
Er Reter emañ
m'emañ Dain o
Ar Menez Distro
Amañ gwerso e d
Roue edan ar
Pell
war-du an Norzh
emañ ar Meneziou Gris
&
al Lanneg Weñv a be lec'h e teuas ar
Prenved Meur.
Kartenn Thror
Er Gornaoue


où Houarn
Amañ e oa Girion
aotrou e Dale
Amañ emañ
treuzell
al Lenn
Hir
ar Stêr-red
rain
ez
rast
Smaug
En Esgaroth war
al Lenn Hir ez
eus Tud o chom
Amañ e red
Stêr ar
Goadeg
Rouantelezh
an Elfed
Koadeg Veur an Noz
kevnid zo

# TAOLENN

# ᚪᚾ·ᚻᚩᛒᛒᛁᛏ
# ᛈᛖ
# ᛖᚾᚩ·ᚻᚪ·ᛞᛁᛋᛏᚱᚩ

Un istor eus an amzer gozh eo hemañ. D'ar mare-se e oa ar yezhoù hag al lizherennoù disheñvel-krenn diouzh hor re a vremañ. Gant ar brezhoneg e reer evit arouezian ar yezhoù. Daou boent a ranker merkañ avat. (1) E brezhoneg ez eo *korred* al liester reizh nemetañ zo d'ar ger *korr*, ha *korrek* eo an anv-gwan. Ar gerioù *korrien* ha *korriek* zo arveret en istor-mañ, hepken avat pa vez komzet eus ar bobl hen ma oa Thorin Dervskoed hag e gamaladed hiniennoù anezhi[1]. (2) *Ork* n'eo ket ur ger saoznek. En ul lec'h pe zaou e c'hoarvez, met dre *gobilin* e vez troet peurliesañ (pe dre *hobgobilin* evit ar gouennoù brasoc'h). Stumm hobbitek an anv a veze roet d'ar c'hrouadurioù-se d'ar mare-se eo *ork*[2].

Lizherennoù kozh e oa ar runoù, a dalveze er penn kentañ evit ober kochoù pe skrabadennoù er prenn, er mein pe er metaloù, ha moan ha kognek e oant dre-se. Er mare ma c'hoarvez an istor-mañ ne oa nemet ar Gorrien evit ober ganto en un doare reoliek, evit skridoù prevez pe guzh dreist-holl. Dre runoù saoz, na vezont anavet hiziv nemet gant nebeut a dud, e vez o runoù aroueziet. Mar keñverier ar runoù zo war Kartenn Thror gant o zreuzskrivadur e lizherennoù arnevez (war ar pajennoù 33 ha 70) e c'haller dizoleiñ al lizherenneg, troet e brezhoneg, ha lenn an talbenn amañ a-us a c'haller ivez. Hogos an holl runoù boutin a gaver war ar Gartenn. Gant I e reer evit J ha gant U evit V. Kavout a reor, evelato, ez eus runennoù a dalv evit div lizherenn vrezhonek : *ae*, *ea*, *ou*, *où* ; runennoù all eus an hevelep rummad (ᛢ *sk* ha ᚦ *th/zh*) a veze arveret a-wezhioù. Ar runenn ᛞ (D) a verk an nor guzh. Un dorn he diskoueze eus ar c'hostez, ha dindanañ e oa skrivet :

ᛈᛖᛗᛈ·ᛏᚱᚩᚪᛏᚪᛞ·ᚢᚻᛖᛚ·ᚪᚾ·ᚾᚩᚱ·ᚻᚪ·ᛏᚱᛁ·ᚪ·ᛉᛖᛚᛚ·ᚼᛖᚱᚦᛖᛏ·ᚪ:ᛢᚩᚪᛣ:

Pennlizherennoù Thror ha Thrain eo an div runenn diwezhañ : ·ᚦ·ᚦ·

Amañ emañ ar runennoù-loar zo bet lennet gant Elrond :

ᛒᛖᛣᛁᛏ·ᛖ:ᚼᛁᛕᚻᛖᚾ·ᚪᚱ·ᛗᚫᚾ·ᛚᚣᛖᛏ·ᛕᚪ·ᛢᚪᛁᚪ·ᚪᚱ·ᛒᚪᚱᛣᛖᚢᛖᛚᛚᛖᚷ·ᚻᚪᚷ·
ᚪᚾ·ᚻᛖᚪᛚ·ᚪ·ᚢᚪᚾᛏ·ᛞᚪ·ᚷᚢᚦ·ᚷᚪᚾᛏ·ᚷᚣᛚᚣ·ᛞᛁᛈᛖᚦᚪᛟ·ᛞᛖᚢᛖ
ᚦ·ᛞᚢᚱᛁᚾ·ᚪ·ᛒᚪᚱᚪ·ᚹᚪᚱ·ᚪᚾ·ᛏᚪᚢᛚᛚ:ᚪᛚᛉᚹᛖᛣ.

Runoù eo arouezioù pevar c'horn ar bed war ar Gartenn, gant ar Reter el laez, evel ma veze ar boaz war kartennoù ar gorrien, ha lennit neuze a-du gant bizied an horolaj : R(eter), S(u), K(ornaoueg), N(orzh).

Evezhiadennoù a-berzh an troour :

1. Dre *korrien* ha *korriek* em eus troet ar gerioù hensaoznek *dwarves* ha *dwarvish* bet arveret gant J.R.R. Tolkien e-lec'h *dwarfs* ha *dwarfish*.
2. *Ork* n'eo ket ur ger brezhonek kennebeut.

*Pennad I*

# UN EMVOD DIC'HORTOZ

En un toull en douar e veve un hobbit. Un toull displijus, lous, gleb, tammoù preñved ha c'hwezh al lec'hid ennañ ne oa ket, na kennebeut un toull sec'h, noazh, traezhek, netra ennañ evit azezañ pe zebriñ : un toull-hobbit e oa, ar pezh a dalvez kletadurezh.

Ur nor beurgrenn heñvel ouzh ul lomber a oa warnañ, livet e gwer, gant un nozelenn gouevr velen lufrus er c'hreizig-kreiz anezhi. An nor a zigore war ur raksal stumm ur gorzenn dezhi, evel ur riboul : ur riboul klet-tre, divoged, e vogerioù lambrusket, e leur teolet ha pallennet, pourvezet eus kadorioù lufret, hag eus kalz ha kalz a grogoù-stign evit togoù ha chupennoù — an hobbit a vourre degemer gweladennerion. Ar riboul a gammigelle hogosik war-eeun, o sankañ e tor ar run — Ar Run, evel ma veze graet diouti gant an dud, meur a lev tro-war-dro — ha meur a zorig krenn a oa ennañ, diouzh un tu da gentañ ha diouzh egile da c'houde. Diri ebet evit an hobbit : kambroù, salioù-kibellañ, kavioù, armelioù-bevañs (kalz eus ar re-mañ), armelioù-dilhad (salioù a-bezh a oa gouestlet d'an dilhad), keginoù, salioù-debriñ, war an hevelep solieradur e oa an holl, ha war an hevelep tremen neuze. War an tu kleiz (o vont tre) e oa ar salioù gwellañ, rak er re-se nemetken e oa prenestroù, prenestroù krenn sanket-don a skoe war e liorzh, ha war pradeier pelloc'h, a oa war zinaou betek ar stêr.

Un hobbit pinvidik-tre e oa hemañ, ha Sac'heg e oa e anv. A-viskoazh o devoa ar re Sac'heg bevet en amen d'Ar Run, ha doujañs bras o devoe an dud outo, n'eo ket hepken abalamour ma oa pinvidik ar braz anezho, abalamour ma n'o devoa biskoazh bet chañsoù ha ma n'o devoa biskoazh graet tra pe dra zic'hortoz ne lavaran ket : forzh piv bennak en devije gallet kontañ ar pezh a lavarje ur Sac'heg diwar-benn dodenn pe zodenn hep ober ar striv da c'houlenn outañ. Setu amañ istor ur Sac'heg en devoe chañsoù, hag em gavas oc'h ober hag o lavaret traoù dic'hortoz-krenn. Doujañs ar re all en deus kollet moarvat, met gounezet en deus — ma, gwelet a reot ha gounezet en deus tra pe dra en diwezh.

Mamm hon hobbit divoutin — petra eo an hobbited ? Krediñ a ra din e rank an hobbited bout taolennet hiziv an deiz, peogwir int deuet gloev hag abaf e-mesk an Dud Vras, evel ma reont diouzhimp. Tud vihan int (pe e oant), war-dro an hanter eus hor ment, ha bihanoc'h eget ar gorrien varvek. An hobbited n'int ket barvek. N'eus hogosik hud ebet enno, war-bouez an doare pemdeziek o skoazell evit steuziañ sioul ha prim pa vez tud bras hag amoet eveldoc'h hag eveldon o kerzhet diampart, en ur ober trouz evel olifanted a c'hellont klevet ur c'hardlev a-bell. Techet int da vezañ kofek ; livet-flamm e vez o dilhad (gwer ha melen dreist-holl) ; diarc'hen e vezont, rak un doare solioù lêr zo diwar natur dindan o zreid warno blev gell puilh ha tomm evel an danvez zo war o fennoù (zo rodellek) ; bizied gell hir hag ampart o deus, dremmoù drant, ha c'hoar-zhadennoù kreñv ha heson (dreist-holl goude koan, a gemeront div wezh bemdez pa c'hellont). Trawalc'h a ouzit bremañ evit kendelc'her. Evel m'edon o lavaret, mamm an hobbit-mañ — da

lavaret eo mamm Bilbo Sac'heg — e oa Belladonna Touk hollvrudet, unan eus teir merc'h heverk Touk Kozh, penn an hobbited a veve en tu all d'An Dour, ar stêrig a rede ouzh troad Ar Run. Alies e veze lavaret (e tiegezhioù all) penaos e oa bet dleet da unan eus gourdadoù ar re Douk kemer ur voudig da wreg pell amzer a oa. Diskiant e oa kement-se, anat deoc'h, met a-dra-sur e chome ganto un dra na oa ket hobbit-holl, ha bep ar mare e vije Touked o vont kuit da gaout chañsoù. Steuziañ a raent dre guzh, hag an tiegezh ne lavare grik ; met evit gwir ne oa ket ar re Douk ken doujet hag ar re Sac'heg, daoust dezho bout pinvidikoc'h hep mar.

N'eo ket he devije Belladonna Douk bet chañsoù biskoazh goude bout troet da Itron Bungo Sac'heg. Bungo, da lavaret eo tad Bilbo, a savas eviti (ha gant un tamm eus he arc'hant) pompusañ toull-hobbit a c'helled kavout pe edan Ar Run pe dreist Ar Run pe en tu all d'an Dour, hag eno e chomjont betek diwezh o buhez. Gwirheñvel eo evelato en devoa Bilbo, he mab nemetañ, daoust dezhañ bout neuziet hag ober dres evel un eil embannadur eus e dad postek ha klet, un dra bennak iskis en e framm diwar du ar re Douk, un dra bennak na rae nemet gortoz ur blanedenn da dremen hebiou. Biskoazh ne dremenas ar blanedenn, betek ma voe Bilbo deuet d'e vent, dezhañ hanter-kant vloaz pe war-dro, ha ma voe o vevañ en toull-hobbit kaer emaon o paouez taolennañ evidoc'h, e gwirionez betek m'en devoa graet e annez da vat evit doare.

Dre un degouezh iskis bennak, diouzh ur beure pell zo e peoc'h ar bed, pa veze nebeutoc'h a drouz ha muioc'h a c'hlasvez, ha pa oa c'hoazh an hobbited niverus ha bleunius, ha pa oa Bilbo Sac'heg war e sav e toull e zor goude lein, o vutuniñ un hir ha divent a gorn koad a oa tost da dizhout e vizied-treid

gloanek (broustet kempenn) — Gandalf a erruas. Gandalf! Mard ho pije klevet ar c'hard hepken eus ar pezh am eus klevet diwar e benn, ha ne'm eus klevet nemet un tammig munut eus kement zo da glevet, e vijec'h prest evit forzh pe zoare istor dreist. Istorioù ha troioù-kaer a ziwane dre gement lec'h holl m'em gave, en doare divoutinañ. E-pad oadvezhioù hag oadvezhioù ne oa ket bet war an hentse edan Ar Run, abaoe marv e vignon Touk Kozh, evit gwir, hag an hobbited o devoa tost disoñjet pe neuz e oa e hini. En tu all d'Ar Run ha d'An Dour e oa bet evit e aferioù-eñ abaoe ma oant paotredigoù-hobbit ha merc'hedigoù-hobbit.

Kement tra a welas ar Bilbo diziskred er beurese e voe ur c'hozhiad gant ur vazh. Un uhel a dog begek glas en devoa, ur vantell louet hir, ur skerb arc'hantet e tiskenne e hir a varv gwenn dreistañ betek e zargreiz, ha heuzoù du divent.

"Ur beurevezh mat!" eme Vilbo, a-wir-galon. O parañ e oa an heol, ha glas-glas e oa ar geot. Met Gandalf a sellas outañ a-zindan abrantoù hir ha diskempenn a valire pelloc'h eget kant e dog disheoliek.

"Petra a vennit lavaret?" emezañ. "O hetiñ ur beurevezh mat din emaoc'h, pe o lavaret ez eus ur beurevezh mat fellet din pe get; pe emañ mat an traoù ganeoc'h er beure-mañ; pe ez eus ur beurevezh da vout mat?"

"An holl war an dro," eme Vilbo. "Hag un dispar a veurevezh evit ur c'hornad butun er-maez, war ar marc'had. Mard eus ur c'horn ganeoc'h, taolit ho pouez, ha kemerit diouzh ma butun! Amzer zo, emañ an devezh dirazomp!" Neuze ez azezas Bilbo war un tous e-kichen e zor, e kroazias e zivhar, hag e tianalas ur vrav a walenn voged a nijas en aer hep terriñ hag a neuñvias kuit dreist Ar Run.

"Koant-kenañ !" eme C'handalf. "Nemet n'eus ket amzer ganin da c'hwezhañ gwalennoù moged er beure-mañ. Emaon o klask un den evit kemer perzh en un droiad emaon o sevel, ha diaes-bras eo kavout unan bennak."

"Me 'soñjfe din ivez — dre amañ ! Tud voutin ha peoc'hus omp, ha n'hon eus ezhomm ebet a droiadoù. Traoù displijus, trubuilhus ha diskonfortus ! Peadra da vout diwezhat evit koan ! N'on ket evit kompren petra 'wel an dud enno," eme hon aotrou Sac'heg, a silas ur biz-meud a-drek e vrikol hag a c'hwezhas ur walenn voged vrasoc'h c'hoazh. Neuze e kemeras e lizheroù beure, hag e krogas da lenn, oc'h ober an neuz da na deuler meiz d'ar c'hozhiad ken. Divizet en devoa ne oa tamm diouzh e c'hrad, ha fellout a rae dezhañ ez aje kuit. Ar c'hozhiad ne fiñvas ket avat. Edo war e sav, harpet war e vazh gant e selloù paret war an hobbit, dilavar, betek ma teuas Bilbo da vout diaes ha broc'het un tammig zoken.

"Ur beurevezh mat !" emezañ en diwezh. "Ne fell ket dimp troiad pe droiad amañ, trugarez deoc'h ! Klaskit 'ta en tu all d'Ar Run pe d'An Dour." Kement-se a dalveze e oa echu ar c'hendiviz.

"Nag a draoù a rit gant *Ur beurevezh mat !*" eme C'handalf. "Bremañ e vennit lavaret e fell deoc'h kaout an dizober ac'hanon, ha ne vo ket mat an traoù betek ma skarzhin kuit."

"Tamm ebet, tamm ebet, ma aotrou ker ! Gwelomp, ne soñj ket din ez anavan ho anv ?"

"Hag e rit, hag e rit, ma aotrou ker — ha me a anav ho anv, Ao. Bilbo Sac'heg. Ha c'hwi a anav ma anv, petra bennak ma n'hoc'h eus ket soñj ez on anezhañ. Gandalf on-me, ha kement ha me e talvez Gandalf ! Biken ne'm bije soñjet em bije bevet betek bout urbeurevezhmatet gant mab Bella-

donna Douk, evel pa vijen o werzhañ nozelennoù a zor da zor!"

"Gandalf, Gandalf! Ma Doue! N'eo ket an hudour bale-bro a roas da Douk Kozh ur re nozelennoù diamant hud em brenne o-unan ha na zibrennent nepred kent ma vije roet an urzh dezho? N'eo ket ar penn-hini a veze o kontañ istorioù ken boemus en emvodoù, diwar-benn erevent ha gobilined ha ramzed ha saveteadennoù priñsezed ha chañs dic'hortoz mibien an intañvezed? N'eo ket an den a farde tanioù-arvest ken mat-dispar? Soñj am eus ag ar re-se! Touk Kozh en deveze anezho da-geñver nozvezh Goursav-Hañv! Ur bam! Pignat a raent evel liliennoù bras ha geolioù-bleizi ha kitizennoù-tan ha chom a-ispilh en amheol a-hed ar beuznoz!" Merkañ a reot dija ne vane ket an aotrou Sac'heg ken a-rez an douar ha ma plije dezhañ krediñ, hag ivez e oa troet-mat gant ar bleunioù. "Feiz!" a gendalc'has. "N'eo ket ar Gandalf a oa ate-beg eus kement a baotred hag a verc'hed peoc'hus o vont kuit etrezek an Dianav davit planedennoù foll? Forzh petra adalek pignat gant gwez betek gweladenniñ elfed — pe vageal war bourzh listri, bageal da-gaout aodoù all! Ma Doue, ar vuhez a veze er brasañ trub — gwall dourc'hellet e voe an traoù ganeoc'h er c'horn-bro-mañ d'ur mare zo bet, pa lavarin mat. Ho tigarez a c'houlennan, met ne soñje ket din e oac'h war ar vicher c'hoazh."

"Pe e lec'h all e rankjen bout?" eme an hudour. "Plijet on evelato o kavout e kounit un dra bennak diwar ma fenn. Un eñvorenn flour eus ma zanioù-arvest a ziskouezit kaout, forzh penaos, ha kement-mañ n'eo ket dic'hoanag. Evit gwir, en enor d'ho tad-kozh Touk, hag en enor da Velladonna gaezh, e roin deoc'h ar pezh hoc'h eus goulennet."

"Ho tigarez ! Ne'm eus goulennet tra !"

"Hag hoc'h eus ! Div wezh bremañ. Ma digarez. E reiñ a ran deoc'h. E gwirionez ez in betek ho kas d'an droiad-se. Dudius-tre evidon, mat-tre evidoc'h — ha frouezhus ivez, hep mar ebet, mar deuit a-benn anezhi."

"Kerse eo ganin ! Ne'm eus ket ezhomm a droiadoù, trugarez deoc'h. Ket hiziv. Ur beurevezh brav ! Met deuit da bakañ ur bannac'h te — pa fello deoc'h ! Warc'hoazh 'ta, petra 'virje ! Deuit warc'hoazh ! Kenavo !" Diwar kement-se e troas an hobbit hag e tec'has d'ar pimperlamm a-drek e zor grenn livet e gwer, hag en he serras ken prim ha ma kredas, evit na hañvalout bout diseven. Hudourion eo an hudourion, goude pep tra.

"Perak an diaoul em eus e bedet da zont da bakañ ur bannac'h te !" emezañ outañ e-unan en ur vont d'ar stal-voued. Edo o paouez pakañ lein, met soñjal a rae dezhañ e raje ur wastell pe ziv hag un dra bennak da evañ mil vad dezhañ goude e spontadenn.

Gandalf e-keit-se a oa c'hoazh war e sav en tu all d'an nor, hag o c'hoarzhin pell met sioul. Goude ur frapad ez eas war-raok ha gant an tach a oa war e vazh e krafignas un arouez iskis war dor-dal vrav wer an hobbit. Gaol a reas neuze, dres pa oa Bilbo oc'h echuiñ e eil gwastell hag o kregiñ da soñjal e oa deuet brav-tre gantañ e ziflipadenn a-dre an troiadoù.

Antronoz e oa bet Gandalf tost disoñjet gantañ. N'en deveze ket soñj mat eus an traoù, nemet en o skrivje war e Dablezenn-Bedadennoù, evel-mañ : *Gandalf Te Dimerc'her*. Re strafuilhet e oa bet dec'h d'ober kement all.

Dres kent eur an te e voe bole bras e kloc'h an nor-dal, ha soñj en devoe neuze ! Lammat a reas ha

lakaat ar gitell war an tan, ha lakaat un tas hag ur pladig all, hag ur wastell pe ziv ouzhpenn, ha redek betek an nor.

"Ken mantret on ouzh ho telc'her da c'hortoz !" e oa o vont da lavaret, pa welas ne oa ket Gandalf tamm ebet. Ur c'horr e oa, gant ur barv glas stardet en ur gouriz aour, ha daoulagad skedus-tre dindan e gabell. Kerkent ha digoret an nor e vountas tre, dres evel pa vije bet gortozet.

Ispilhañ a reas e gabell ouzh ar c'hrog tostañ, ha "Dwalin en ho kourc'hemenn !" a lavaras gant ur stouadenn izel.

"Bilbo Sac'heg en ho hini !" eme an hobbit, re souezhet an tamm anezhañ d'ober goulenn pe c'houlenn evit ar mare. Pa voe deuet diaes an tav a voe war-lerc'h e lavaras ouzhpenn : "Dres emaon o vont da bakañ te ; deuit, me ho ped, ha kemerit ur bannac'h ganin." Reut un tamm, marteze, met hegarat e felle dezhañ bout. Ha petra a rajec'h-c'hwi, mar deuje ur c'horr na oa ket bet pedet da ispilhañ e draoù en ho raksal hep an disterañ displegadenn ?

Ne oant ket bet pell ouzh taol, a-vec'h e gwirionez m'o devoa tizhet an trede gwastell, pa zeuas ur sonadenn greñvoc'h c'hoazh.

"Ho tigarez !" eme an hobbit, ha kuit da-gaout an nor.

"Setu-c'hwi amañ a-benn an diwezh !" Setu e oa prest da lavaret da C'handalf ar wezh-mañ. Gandalf ne oa ket avat. En e lec'h war an treuzoù e oa ur c'horr a ziskoueze bout kozh-tre, barv gwenn gantañ hag ur gabell ruz-skarlek ; hag eñ ivez a lammas tre kerkent ha digoret an nor, dres evel pa vije bet pedet.

"Krog int da erruout dija war a welan," emezañ pa welas kabell wer Dwalin a-ispilh. Ispilhañ a

reas e hini ruz en he c'hichen, ha "Balin en ho kourc'hemenn !" a lavaras gant e zorn war e galon.

"Trugarez deoc'h !" eme Vilbo gant un hikadenn. Ne oa ket an dra zereat da lavaret, met gwall strafuilhet e oa bet gant *krog int da erruout dija*. Gweladennerion a blije dezhañ, met plijout a rae dezhañ o anavout kent ma errujent, ha gwell e oa gantañ o fediñ e-unan. Ar soñj euzhus a zeuas dezhañ eus ar gwastilli o vont d'ober diouer, ha neuze e — dre ma oa añ ozhac'h e ouie e zever hag e talc'he dezhañ daoust pegen poanius e vije — e rankje tremen hepto.

"Deuit tre ganimp, ha kemerit ur bannac'h te !" a zeuas a-benn da lavaret goude bout analet don.

"Ur bannac'hig bier a vije muioc'h da'm grad, mard eo ingal deoc'h, ma aotrou mat," eme Valin e varv gwenn. "Un tamm gwastell ne vo ket nac'het ganin avat — ur wastell goumin, mard eus ganeoc'h."

"Kalz !" em glevas Bilbo o lavaret, souezhet an tamm anezhañ ; hag em welet a reas ivez o redek betek ar c'hav da ziskenn ur pintad bier, ha goude betek un armeler davit div wastell goumin grenn en devoa fardet en endervezh-se evit e damm adkoan.

Pa zistroas e oa Balin ha Dwalin o tivizout ouzh taol evel mignoned kozh (breudeur e oant evit gwir). Trumm e lakaas Bilbo ar bier hag ar wastell dirazo, pa zeuas ur sonadenn greñv adarre, hag ur sonadenn all da c'houde.

"Gandalf hep mar ar wezh-mañ," a soñjas tra ma oa o trec'hwezhañ en trepas. Ne oa ket avat. Daou gorr ouzhpenn e oa, o-daou gant kabelloù glas, gourizoù arc'hant, ha barv melen ; ha pep hini anezho a zouge ur sac'had binvioù hag ur bal. Tre e lammjont, kerkent ha ma krogas an

nor da zigeriñ — a-vec'h ma voe Bilbo souezhet.

"Petra 'c'hallan ober evidoc'h, ma c'horred ?" emezañ.

"Kili en ho kourc'hemenn !" eme an eil. "Ha Fili !" a ouzhpennas egile ; hag o-daou ha tennañ o c'habell c'hlas hag o stouiñ.

"En ho hini hag en hini ho tiegezh !" a eilgerias Bilbo, e zoareoù seven o tont d'e soñj ar wezh-mañ.

"Dwalin ha Balin zo amañ dija, war a welan," eme Gili. "Deomp e-touez an engroez !"

"Engroez !" a soñjas an ao. Sac'heg. "Kement-mañ ne blij ket din. Hollret eo din azezañ e-pad ur vunutenn ha divorfilañ, hag evañ un dra bennak." N'en devoa bet nemet ul lipadenn — er c'horn, tra ma oa ar pevar c'horr azezet tro-dro d'an daol, hag o komz war divoud mengleuzioù hag aour ha trubuilhoù gant ar gobilined, ha drastoù erevent, ha kalz traoù all na gomprene ket, ha na felle ket dezhañ kompren, rak kalz re arvarus e tiskouezent bout — pa, *bim-baoñ-balaoñ-bim*, e sonas e gloc'h c'hoazh, evel pa vije ul lampon a baotrig-hobbit o klask tennañ an dornell kuit.

"Unan bennak ouzh an nor !", emezañ en ur wilc'hañ.

"Pevar bennak, a lavarfen-me diwar ar son," eme Fili. "O gwelet hon eus o tont er pelloù a-dreñv dimp, a hent all."

Azezañ war leur ar raksal a reas ar paourkaezh hobbit bihan ha lakaat e benn en e zaouarn, ha klask gouzout petra a oa c'hoarvezet, ha petra a oa o vont da c'hoarvezout, ha chom a raje an holl evit koan. Neuze e sonas ar c'hloc'h adarre, kreñvoc'h eget biskoazh, hag e rankas redek betek an nor. Pevar ne oa ket, goude pep tra, PEMP e oa. Ur c'horr all a oa deuet tra ma oa o klask gouzout er raksal. A-vec'h m'en devoa troet an nozelenn ma voent

holl e-barzh, o stouiñ hag o lavaret "en ho kourc'hemenn" an eil war-lerc'h egile. Dori, Nori, Ori, Oin ha Gloin e oa o anvioù ; ha prestik goude e voe div c'habell vouk, ur c'habell louet, ur c'habell c'hell hag ur c'habell wenn ispilhet ouzh ar c'hrogoù, hag e kerzhjont war-raok gant o daouarn ledan sanket en o gourizoù aour hag arc'hant dagaout ar re all. Tost d'un engroez e oa end-eeun. Lod a c'houlennas bier skañv, lod all bier du, hag unan kafe, ha gwastilli evit an holl ; gwall vec'hiet e voe an hobbit neuze e-pad ur pennadig.

Ur mell podad kafe a oa bet nevez-lakaet en oaled, ar gwastilli koumin a oa aet da get, hag ar gorrien a oa krog gant un abadenn baraennoù-laezh gant amanenn pa zeuas – un taol kreñv. Ne oa ket ur sonadenn, un *dao-dao* kalet war dor vrav livet gwer an hobbit ne lavaran ket. Unan bennak a oa o skeiñ gant ur vazh !

Difreañ a-hed an trepas a reas Bilbo, fuloret-ruz, ha war un dro skodeget ha divarc'het — hemañ e oa ar merc'hervezh kasausañ en devoa bevet biskoazh. Digeriñ an nor a reas gant un hejadenn, hag an holl ha kouezhañ e-barzh, an eil war egile. Korrien ouzhpenn, pevar ouzhpenn ! Hag a-drek aze edo Gandalf, stouet war e vazh hag o c'hoarzhin. Gwall vosigernet e oa bet an nor vrav gantañ ; ha diverket e oa bet gantañ ivez, a hent all, an arouez kuzh en devoa lakaet eno er beure kent.

"Goustadik ! Goustadik !" emezañ. "Ne denn ket deoc'h, Bilbo, lezel mignoned da c'hortoz war an torch-treid ha goude digeriñ an nor evel ur bistolenn-stouf ! Lezit-me da ginnig Bifur, Bofur, Bombur ha Thorin dreist-holl !"

"En ho kourc'hemenn !" eme Vifur, Bofur ha Bombur war o sav en ur renk. Neuze ez ispilhjont

div gabell velen hag unan wer splann ; hag ivez unan c'hlas-oabl gant un hir a vouchad. Homañ ziwezhañ a oa da Dhorin, ur penn bras-bras e-touez ar gorrien, evit gwir den ebet estreget Thorin Dervskoed Meur e-unan, na oa ket plijet tamm ebet o kouezhañ a-c'hwen e gof war pallenn-leur Bilbo gant Bifur, Bofur ha Bombur war e gein. Tev-tev ha pounner-tre e oa Bombur, da gentañ. Morgant-kenañ e oa Thorin ez-wir, ha ne lavaras netra diwar-benn *gourc'hemenn* ; met kel lies gwezh e lavaras ar paourkaezh ao. Sac'heg bout mantret ma krozmolas "tavit gant se, me ho ped" en diwezh, ha ma paouezas a voulbenniñ.

"Bremañ emaomp-holl amañ !" eme C'handalf en ur sellet ouzh ar renkennad a drizek kabell — ar gwellañ kabelloù lem-laka evit un emvod cheuc'h — hag ouzh e dog-eñ istribilhet ouzh ar c'hrogoù. "Ul laouen a dolpadenn, evit gwir ! Spi am eus e chom un dra bennak evit ar re ziwezhat da zebriñ ha da evañ ! Petra eo se ? Te ! Ne'm eus ket ezhomm, trugarez ! Ur bannac'hig gwin ruz, me 'soñj din, evidon."

"Hag evidon," eme Dhorin.

"Ha kaotigell flamboez hag un dartezenn avaloù," eme Vifur.

"Ha tartezennoù yod ha keuz," eme Vofur.

"Ha fourmaj-rouz ha saladen," eme Vombur.

"Ha muioc'h a wastilli — ha bier melen — ha kafe, mar plij ganeoc'h," a c'halvas ar gorrien all dre an nor.

"Lakait un nebeud vioù da boazhañ, setu ur paotr mat !" a hopas Gandalf dezhañ tra ma oa an hobbit o skarañ war-du ar stalioù-boued. "Ha degasit 'ta ar c'hig-yar yen hag ar c'hwervelloù !"

"Evit doare e oar koulz ha me petra zo em armelerioù !" a soñjas an ao. Sac'heg, em sante lakaet

berr da vat, hag a oa krog da c'houlenn outañ e-unan ha ne oa ket ur blanedenn euzhus deuet tre e kreizig-kreiz e di. E-pad an amzer m'en devoa berniet an holl voutailhadoù ha pladoù ha kontilli ha fourchetezioù ha gwerennoù hag asiedoù ha loaioù ha traoù war pladennoù bras, e oa deuet tomm-tomm dezhañ, ha ruz e oa deuet e zremm, ha fuloret an hobbit.

"Fuilhusat ha jablusat ar gorrien-se !" emezañ a vouezh uhel. "Perak ne zeuont ket da reiñ dorn ?" Ha setu ma oa Balin ha Dwalin aze e toull dor ar gegin, ha Fili ha Kili adrezo, ha kent m'en devije gellet lavaret *kontell* o devoa kaset ar pladennoù hag ur re daolioùigoù d'ar pimperlamm d'ar sal-degemer ha staliet pep tra kempenn.

Gandalf a azezas e penn an emvod gant an trizek korr tro-dro dezhañ ; ha Bilbo a azezas war un tous e-kichen an oaled, en ur grignat ur wispidenn (troc'het-mat e oa bet e naon dezhañ), hag o klask reiñ da grediñ e oa kement-se holl boutin-boutin ha netra-krenn ur blanedenn. Ar gorrien a zebras hag a zebras, hag a gomzas hag a gomzas, hag an amzer a dremenas. En diwezh e vountjont o c'hadorioù war-dreñv, ha Bilbo a fiñvas da zastum an asiedoù hag ar gwerennoù.

"Moarvat e chomot-holl da goan ?" emezañ war e don habaskañ ha sevenañ.

"Anat deoc'h !" eme Dhorin. "Ha goude. Ne echuimp ket gant an afer kent diwezhat, ha ret eo dimp kaout un tamm sonerezh da gentañ. Bremañ, un taol-skub !"

Diwar kement-se ez eas an trizek korr – war-bouez Thorin, re vras ur penn e oa, ha chom da gomz ouzh Gandalf a reas – en o sav hag e rejont bernioù uhel eus pep tra. Mont kuit a rejont, hep gortoz ar pladennoù, en ur lakaat brañsell e

peulvanoù asiedoù, pep a voutailh warno, gant un dorn, tra ma rede an hobbit war o lerc'h en ur winodal pe dost diwar e spont : "taolit evezh, me ho ped !" ha "mar plij, n'em chalit ket ! Gallout a ran em dennañ." Ar gorrien avat ne rejont nemet kregiñ da ganañ :

*Gwerennoù boulc'het hag asiedoù faoutet !*
*Kizat ar c'hontilli ha gweañ ar fourcheteziou !*
*Da Vilbo Sac'heg kement-se ne blij tamm ebet –*
*Drailhañ ar boutailhoù ha deviñ ar stoufoù !*

*Troc'hañ an doubier hag en druzoni kerzhet !*
*Skuilhañ al laezh war leur an armeleriou !*
*An eskern war pallenn-leur ar gambr lezet !*
*Strinkañ ar gwin war an holl zoriou !*

*Al listri en ur bezeliad dour-berv bergnit-i ;*
*A-daolioù penn-bazh frikit-i;*
*Ha mar chom lod dibistig, pa vo echu ganti,*
*Da ruilhañ a-hed ar raksal kasit-i !*

*Da Vilbo Sac'heg kement-se ne blij tamm ebet !*
*Goustadik, neuze ! Goustadik gant pep asied !*

Hag evel-just ne rejont hini eus an traoù spontus-se, ha naetaet e voe pep tra ha klenket ker prim hag ul luc'hedenn, tra ma oa an hobbit o troidellat e-kreiz ar gegin en ur glask gwelet petra e oant oc'h ober. Neuze e voent distro, hag e kavjont Thorin gant e dreid war ar speurenn, o vutuniñ ur c'hornad. Edo o c'hwezhañ ar brasañ gwalennoù moged, ha forzh pe da lec'h e lavare da unan mont ez ae ; a-bign gant ar siminal, pe a-drek an horolaj war an dumenn, pe dindan an daol, pe tro-dro d'ar sel : forzh pe da lec'h ez ae avat ne oa

ket prim a-walc'h evit tec'hel a-zirak Gandalf. Houp ! Kas a rae ur walenn voged vihanoc'h diouzh e gorn pri berr dre greizig-kreiz pep gwalenn bet c'hwezhet gant Thorin. Neuze e troe gwalennoù moged Gandalf da c'hlas-geot hag e tistroent da blavañ a-us penn an hudour. Ur goumoulennad anezho a oa en-dro dezhañ dija, hag en amc'houloù e lakae un neuz iskis ha hud warnañ. Bilbo a chomas difiñv war e sav hag a sellas — karout a rae ar gwalennoù moged — ha neuze e ruzias pa soñjas er c'hementad a lorc'h a oa bet ennañ dec'h da veure gant ar gwalennoù moged en devoa kaset war gein an avel dreist Ar Run.

"Un tamm sonerezh bremañ !" eme Dhorin. "Dispakit ar binvioù !"

Difreañ davit o seier a reas Kili ha Fili ha degas biolinoùigoù ; Dori, Nori hag Ori a ziskulias fleütoù eus ul lec'h bennak en o chupenn ; Bombur a zegasas un daboulin eus ar raksal ; mont er-maez a reas Bifur ha Bofur ivez, ha distreiñ gant treujennoù-kaol o devoa lezet e-mesk ar bizhier-bale. Dwalin ha Balin a lavaras : "Ho tigarez, er porched em eus lezet ma hini !" "Degasit ma hini 'ta !" eme Dhorin. Distreiñ a rejont gant bioloù ken bras hag i, ha gant telenn Dhorin paket en ul lienenn c'hlas-geot. Ur vrav a delenn aour e oa, ha pa stokas Thorin outi e krogas ar sonerezh diouzhtu, ken trumm ha flour ma tisoñjas Bilbo kement tra all ha ma voe kaset kuit da dirioù teñval dindan loarioù iskis, pell en tu all d'An Dour ha pell-pell diouzh e doull-hobbit edan Ar Run.

An deñvalijenn a zeuas tre er sal dre ar prenestrig a skoe war tor Ar Run ; gouloù an tan a horjellas — edod e miz Ebrel — ha kendelc'her da seniñ a raent, tra ma tifrete skeud barv Gandalf ouzh ar voger.

Leuniet e voe ar sal gant an deñvalijenn, hag an

tan a varvas, ha kollet e voe ar skeudoù, ha c'hoazh e sonent. Hag a-greiz-holl e krogas unan, ha goude unan all, da ganañ tra ma oant o seniñ, kanoù gouzouget-don ar gorrien el lec'hioù don eus o annezioù hen ; ha setu un tamm eus o c'han, mar gell bout heñvel ouzh o c'han hep o sonerezh.

*Pell dreist ar menezioù latarek yen*
*War-du tourelloù don ha kevioù hen*
*E rankomp loc'hañ kent tarzh-an-deiz,*
*Davit an aour strobinellet melen.*

*Filimoù galloudus a reas ar gorrien a-wezhall,*
*Tra ma kouezhe ar morzholioù evel kleier e brall*
*E lec'hioù don, ma vez traoù teñval o huniñ,*
*E salioù kleuz dindan menezioù all.*

*Rak aotrou elf ha hen roue*
*Meur a verniad aour skedus du-se*
*A stummas hag a aozas, ha gouloù a dapjont*
*Da guzhat e mein-sked war kroaz kleze.*

*War kelc'hennoù arc'hant e rolljont*
*Ar stered e bleuñv, ouzh kurunennoù e stagjont*
*Tan an aerouant, en orjalenn wedennet*
*Gouloù Loar hag Heol e wejont.*

*Pell dreist ar menezioù latarek yen*
*War-du tourelloù don ha kevioù hen*
*E rankomp loc'hañ kent tarzh-an-deiz,*
*Hon aour hir-ankouaet da eren.*

*Eno evito-i kiboù a voe kizellet*
*Ha telennoù aour ; el lec'h na furch den ebet*
*E chomjont pell, ha meur a gan*
*A voe kanet diglevet gant tud pe elfed.*

*Ar gwez-pin ouzh krec'h a daole yudoù,*
*O klemm en noz e oa an avelioù.*
*Ruz e oa an tan, e flammennoù em skigne ;*
*Ar gwez evel etevioù a zeve gant goulоù.*

*Ar c'hleier en draoñienn a daole sonioù*
*Hag an dud a selle, glas o dremmoù ;*
*Fulor an aerouant neuze fervoc'h eget tan*
*A ziskaras o ziez gwan hag o zourioù.*

*Ar menez a zivogedas dindan al Loar ;*
*Ar gorrien a glevas kerzhed an tonk didrugar.*
*Tec'hel a rejont diouzh o c'hev da gouezhañ marv*
*Dindan e dreid, dindan al Loar.*

*Pell dreist ar menezioù latarek hurennekañ*
*War-du tourelloù don hag ar c'hevioù teñvalañ*
*E rankomp loc'hañ kent tarzh-an-deiz,*
*Da c'hounit hon telennoù hag aour digantañ !*

Tra ma oant o kanañ e trivlias an hobbit gant ar garantez evit an traezoù brav graet war-bouez dorn ha gant ijin ha dre hudouriezh, ur garantez garv ha gwarizius, c'hoant kalonoù korrien. Neuze e tihunas un dra bennak Toukek en e greiz, hag e fellas dezhañ mont da welet ar menez meur, da glevet ar gwez-pin hag al lammoù-dour, da furchal ar c'hevioù, ha dougen ur c'hleze e-lec'h ur vazh-kamm. Sellet a reas dre ar prenestr. Dispak e oa ar stered en un oabl teñval a-us ar gwez. Soñjal a reas e bravigoù ar gorrien o skediñ e kevioù teñval. A-daol-trumm, er c'hoad en tu-hont d'An Dour, ur flammenn a lammas — unan bennak o kregiñ un tantad, emichañs — ha soñjal a reas en erevent preizherion oc'h ober o annez war e Run sioul hag ouzh e dangwallañ a draoñ da grec'h. Kridienniñ a

reas ; ha buan-tre e tistroas d'an aotrou Sac'heg reizh, eus Toull-Sac'h, Danrun, adarre.

Sevel a reas en ur grenañ. Nebeutoc'h hag an hanter eus e spered a oa gantañ evit mont davit ur gleuzeur, ha muioc'h eget an hanter evit ober van d'en ober ha mont da guzhat a-drek an tonnelladoù bier er c'hev, ha na zistreiñ kent ma vije aet an holl gorrien kuit. Trumm e verzas e oa bet paouezet gant ar sonerezh hag ar c'han, hag an holl a oa o sellet outañ gant daoulagad a skede en deñvalijenn.

“Pe da lec'h emaoc'h o vont ?” eme Dhorin, war un ton a hañvale diskouez e tivine an div hanterenn eus spered an hobbit.

“Ha mar lakafemp un nebeud gouloù ?” eme Vilbo evel pa vije o c'houlenn digarez.

“Dimp e plij an deñvalijenn,” eme an holl gorrien. “Teñvalijenn evit labour teñval ! Meur a eurvezh zo kent tarzh-an-deiz.”

“Evel-just !” eme Vilbo, ha buan ez eas en e goazez. C'hwitañ a reas war an tous hag azezañ el luduer, en ur skeiñ ouzh ar pifon hag ar bal gant trouz bras.

“Mik !” eme C'handalf. “Lezit Thorin da gomz !” Ha setu penaos e krogas Thorin.

“Gandalf, korrien hag Aotrou Sac'heg ! Bodet omp e ti hor mignon ha kamalad irienner, an hobbit dispar ha her-se — ra ne gouezho biken blev e vizied-treid ! meuleudi d'e win ha d'e vier melen !” Un ehan a reas evit tennañ e anal hag evit un evezhiadenn seven digant an hobbit, met kollet-krenn e oa ar gourc'hemennoù evit Bilbo Sac'heg kaezh, a oa e c'henoù o vont en-dro evit enebiñ ouzh bout graet *her* ha gwashoc'h c'hoazh *kamalad irienner* dioutañ, daoust ma ne zeue trouz ebet er-maez, ken berr m'em gave. Neuze e kendalc'has Thorin :

"Evit divizout hor raktresoù, hon doareoù, hon hentoù, hon emzalc'h hag hon tunioù emaomp bodet amañ. A-benn nebeut, kent tarzh-an-deiz, e kemerimp penn hon hir a veaj, ur veaj dizistro marteze evit lod ac'hanomp, pe marteze evidomp-holl (war-bouez hor mignon ha kuzulier, an hudour ijinus Gandalf). Ur c'houlz lidel eo. Anavet-mat gant an holl eo hor pal, da'm soñj. Evit an aotrou Sac'heg enorus, ha marteze evit unan pe zaou eus ar gorrien yaouankañ (ne vijen ket faziet, da'm soñj, mar lavarfen Kili ha Fili, da skouer), e c'hallfe ar stad gwirion er mare-mañ goulenn un displegadennig..."

Setu e oa doare Thorin. Ur c'horr a-bouez e oa-eñ. Mar bije bet lezet da gomz en devije moarvat kendalc'het evel-se betek bout dianalet, hep lavaret da zen eno tra pe dra na oa ket anavet c'hoazh. Met troc'het e voe e c'haoz en un doare diseven. Bilbo gaezh ne oa mui evit gouzañv pelloc'h. Da *ur veaj dizistro marteze* e krogas da santout ur yudadenn o sevel en e greiz, ha buan-tre e tarzhas evel c'hwitell ur marc'h-du o tifoupañ diouzh un hent-riboul. An holl gorrien a c'hourlammas dreist an daol. Gandalf a daolas ur gouloù glas e penn e vazh hud, hag e sked e dan-arvest e c'halljod gwelet an hobbit kaezh daoulinet war pallenn an oaled, o krenañ evel koazhadur o teuziñ. Neuze e kouezhas a-c'hwen e gof war al leur, en ur c'harmiñ "skoet gant ar foeltr, skoet gant ar foeltr !" dizehan ; ha setu holl a c'halljont tennañ digantañ e-pad pell. Kemeret e voe ganto neuze, hag astennet e-maez an tremen war gourvezvank ar sal-degemer gant ur werennad war-hed e vrec'h, ha distreiñ a rejont d'o labour teñval.

“Ur fromidik a gamaladig,” eme C’handalf pa oant oc’h azezañ en-dro. “Barradoù iskis ha fentus en devez, met unan eus ar re wellañ eo, unan eus ar re wellañ – ken taer hag un aerouant piñset.”

Mard eus c’hoarvezet ganeoc’h gwelet biskoazh un aerouant piñset e komprenot ne oa kement-se nemet stambouc’h barzhonius pa gomzer eus hobbit pe hobbit, zoken eus Tarvlejer, anezhañ eontr-you Touk Kozh, a oa ken bras (evit un hobbit) ma c’halle mont war varc’h. Argadet en devoa renkadoù gobilined Menez Gram e-kerzh Emgann ar Parkoù Glas, ha skarzhet penn o roue Golfimbul kuit gant ur vazh koad. Nijal a reas a-hed kant metrad er vann ha kouezhañ e toull ul lapin, hag en doare-se e voe gounezet an emgann hag ijinet ar c’hoari Golf war an dro.

E-keit-se evelato edo diskennad haelañ Tarvlejer oc’h advevañ er sal-degemer. Goude ur frapad hag ur banne en em silas nervus betek dor ar sal. Setu a glevas, Gloin o komz : “C’hem !” (pe ur fronadenn bennak damheñvel, mui pe vui). “Ha barrek e vo, d’ho soñj ? Mat-kenañ eo klevet Gandalf o lavaret ez eo taer an hobbit-mañ, met ur c’harmadenn evel-se a-greiz ur fromadenn a vije trawalc’h evit dihuniñ an aerouant hag e gerent, ha lazhañ an holl ac’hanomp. Me ’soñj din e tenne muioc’h d’ur spontadenn eget d’ur fromadenn ! Evit gwir, paneve an arouez war an nor, e vijen bet sur e oamp faziet ti. Kerkent ha ma’m boa taolet ur sell war ar c’homper bihan o kabalat hag o trealañ war ar pallenn-leur e oa savet amgredennoù ennon. Neuz un ispiser zo warnañ kentoc’h eget hini ur c’hwiblaer !”

Neuze e troas an aotrou Sac’heg an dornell hag ez eas tre. Gant tu an Douked e oa aet ar maout. A-daol-trumm e santas e tremenje hep gwele na lein

evit bout lakaet da daer. Evit a sell ouzh *ar c'homper bihan o kabalat war ar pallenn-leur*, setu en lakae hogos taer *da vat*. Kalz diwezhatoc'h goude e keuzias an tu Sac'heg eus ar pezh a reas neuze, ha lavaret a reas outañ e-unan : "Bilbo, ur foll a oa ac'hanout ; kerzhet ez poa war-eeun dezhi, ha lakaet da droad enni."

"Ho tigarez," emezañ, "mard em eus klevet gerioù a oac'h o tistagañ. Ne lavaran ket meizañ ar pezh a gomzit diwar e benn, pe ho tave da c'hwiblaeron, met soñjal a ra din emañ ar gwir ganin pa gredan" (setu a lavare em gaeañ en e vri) "e kav deoc'h n'on gour da dra. Me a ziskouezo deoc'h. N'eus arouez ebet war ma dor — livet e oa bet ur sizhunvezh zo — ha peursur on ez oc'h faziet ti. Kerkent ha m'am boa gwelet ho tremmoù farsus war an treuzoù e oa savet amgredennoù ennon. Met grit evel pa vije an ti mat. Lavarit din petra a vennit e vije graet, ha klask a rin en ober, ha pa'm bije da gerzhet betek Reter ar Reter ha brezelekaat an Dud-preñved er Gouelec'h Diwezhañ. Un eontr-you am boa ur wezh, Tarvlejer Touk e anv, ha..."

"Ya, ya, met pell-pell zo," eme C'hloin. "Diwar *ho penn* e oan o komz. Ha me 'lavar deoc'h ez eus un arouez war an nor-mañ – an hini boutin er vicher, pe an hini a veze arveret. *C'hwiblaer o klask ul labour mat, kalz Fromadennoù ha Gopr reizh*, setu penaos e vez meizet peurliesañ. Gallout a rit lavaret *Arbennigour war ar C'hlask-Teñzorioù* e-lec'h *C'hwiblaer* mar fell deoc'h. Lod er gra. Heñvel eo evidomp. Gandalf en devoa lavaret dimp e oa dre amañ un den eus an doare a oa o klask ul Labour diouzhtu, hag aozet en devoa un dolpadenn amañ d'ar merc'her-mañ da eur an te."

"Un arouez zo, evel-just," eme C'handalf. "Me am boa e lakaet aze. Gant abegoù gwir-gwir. Goulen-

net ho poa diganin klask ar pevarzekvet den evit ho ergerzhadeg, ha dibabet em eus an ao. Sac'heg. Lavaret unan bennak em eus dibabet an den fall pe an ti fall, ha gallout a rit chom gant trizek ha kaout an dichañs a fell deoc'h, pe zistreiñ da gleuziañ glaou."

Ken taer e krizas e dal ouzh Gloin ma tamolodas ar c'horr war e gador en-dro ; ha pa glaskas Bilbo digeriñ e c'henoù da lakaat ur goulenn e troas hag e sellas dichek outañ hag e reas ur c'hruz d'e abrantoù hir ha diskempenn, betek ma prennas Bilbo e veg gant ur sklok. "Mat eo," eme C'handalf. "Paouezomp a dabutal. An ao. Sac'heg am eus dibabet, ha trawalc'h e tlefe kement-se bout evit an holl ac'hanoc'h. Mar lavaran ez eus ur C'hwiblaer anezhañ, ur C'hwiblaer eo-eñ, pe e vo pa zeuio ar c'houlz. Kalz muioc'h a zanvez zo ennañ eget na zivinit, hag un toullad muioc'h eget ne soñj dezhañ e-unan. An holl ac'hanoc'h a vevo (marteze) evit ma zrugarekaat. Bremañ, Bilbo, ma faotr, kit davit ar gleuzeur, ha ra vo un nebeud gouloù war kement-se !"

War an daol, e gouloù ur mell kleuzeur toget ruz, e tispakas un tamm parch kentoc'h eget ur gartenn.

"Gant Thror, ho tad-kozh, Thorin, e voe graet kement-mañ," emezañ da respont da c'houlennoù birvidik ar gorrien. "Ur gartenn eus ar Menez eo."

"Ne welan ket penaos e c'hallo kement-se hor skoazellañ," eme Dhorin gant kerse goude bout taolet ur sell. "Mat a-walc'h e kounan ar Menez hag e drowardroioù. Ha gouzout a ran pelec'h emañ Koadeg an Noz, hag al Lanneg Weñv ma c'houennas an erevent bras."

"Un aerouant zo merket e ruz war ar Menez," eme Valin, "met aes a-walc'h e vo e gavout hep kement-se, mard erruomp du-hont biken."

"Un dra n'hoc'h eus ket merzet," eme an hudour, "eo an digor kuzh. Gwelet a rit ar runenn-se diouzh tu ar Gornaoueg, hag an dorn he diskouez diwar ar runoù all ? Kement-mañ a verk un tremen kuzh etrezek ar Salioù Izeloc'h." (Sellit ouzh ar gartenn e deroù al levr-mañ, hag ar runoù ruz a welot eno.)

"Marteze e oa bet kuzh ur wezh bennak," eme Dhorin, "met penaos e ouzomp emañ kuzh c'hoazh ? Pell a-walc'h en deus Smaug bevet eno bremañ evit dizoleiñ kement zo da c'houzout diwar-benn ar c'hevioù-se."

"A c'hell bout — ne c'hell ket avat bout graet gantañ e-pad bloavezhioù ha bloavezhioù."

"Perak ?"

"Abalamour ma'z eo re vihan. 'Pemp troatad uhel an nor ha tri a c'hell kerzhet a-skoaz' eme ar runoù, met Smaug ne c'hallje ket tremen dre un toull a-vent gant hemañ, zoken pa oa un aerouant yaouank, hag a-dra-sur goude bout lonket kement a gorrien hag a dud eus Dale."

"Din-me e hañval bout ur mell toull bras," a winodas Bilbo (n'en devoa skiant-prenet ebet war divoud an erevent, diwar-benn toulloù-hobbited hepken). Broudet ha dedennet e oa adarre, ken ma tisoñjas delc'her e c'henoù serr. Kalz e plije ar c'hartennoù dezhañ, hag en e sal e oa istribilhet unan vras eus ar Vro Tro-Dro gant e bourmenadennoù muiañ-karet merket gant liv ruz. "Penaos e c'hallje ker bras un nor bout dalc'het kuzh diouzh an holl er-maez, war-bouez an areouant ?" a c'houlennas. Ne oa nemet un hobbit bihan, dalc'hit soñj.

"E meur a zoare," eme C'handalf. "Met pe dre zoare eo bet homañ kuzhet, setu na ouzomp ket hep mont da welet. Diwar ar pezh zo war ar gartenn e c'hellfen divinout ez eus un nor serr zo

bet graet da vout heñvel-mik ouzh tor ar Menez. Doare boaz ar gorrien eo – emañ ar gwir ganin da'm soñj, n'emañ ket?"

"Hag emañ," eme Dhorin.

"Ivez," a gendalc'has Gandalf, "em eus disoñjet lavaret ez eus un alc'hwez gant ar gartenn, un alc'hwez bihan hag iskis. Amañ emañ!" emezañ, hag astenn a reas da Dhorin un alc'hwez kanoliet-hir gant lagadennoù luziet, graet en arc'hant. "Diwallit-eñ!"

"Hag e rin," eme Dhorin, hag e stagañ a reas ouzh ur vrav a chadenn a oa istribilhet ouzh e c'houzoug dindan e chupenn. "Bremañ eo krog an traoù da vout kennerzhusoc'h. Gant ar c'heloù-mañ ez int kemmet kalz war an tu mat. Betek bremañ n'hon eus bet tamm mennozh sklaer diwar-benn petra ober. Soñjal a rae dimp mont war-du ar Reter, ken sioul hag evezhiek ha ma c'halljemp, ken pell hag al Lenn Hir. Goude-se e krogje an trubuilhoù..."

"Pell kent se, mar gouzon tra pe dra war divoud hentoù ar Reter", a droc'has Gandalf.

"Ac'halese e savjemp a-hed ar Stêr-Red," a gendalc'has Thorin hep teuler pled, "hag evel-se betek dismantroù Dale — an hen geoded en draoñienn du-hont, e skeud ar Menez. Hini ac'hanomp avat ne oa plijet gant ar soñj eus an Nor-Dal. Ar stêr a zifoup anezhi dre ar vri serzh e Kreisteiz ar Menez, ha drezi e teu an aerouant ivez — kalz re alies, nemet en devije kemmet e voazioù."

"Didalvez e vije kement-se," eme an hudour, "hep ur C'hadour galloudus, un Haroz zoken. Klasket em eus unan; met ar gadourion zo a-zevri o vrezeliñ kenetrezo e douaroù pell, ha gloev eo an harozed en ardremez, pe zigavus end-eeun. Dall eo an darn vrasañ eus ar c'hlezeier dre amañ, hag ar

bouc'hili a vez arveret evit ar gwez, hag ar skoedoù evel kavelloù pe c'houlc'herioù ; ha pell-mat emañ an erevent (ha mojennel dre-se). Setu perak e talc'his d'ar *c'hwiblaeroñsi* — dreist-holl pa zeuas bezañs un Nor-Gostez da'm soñj en-dro. Hag amañ emañ hor Bilbo Sac'heg bihan, *ar* c'hwiblaer, ar c'hwiblaer dibabet ha dilennet. Bremañ neuze, kendalc'homp ha savomp steuñvoù."

"Mat-tre neuze," eme Dhorin, "gant ma roio ar c'hwiblaer meur un nebeud mennozhioù pe guzulioù dimp." Seven ha goapaus e troas davet Bilbo.

"Da gentañ e fellfe din gouzout hiroc'h diwar-benn traoù zo," eme hemañ, strafuilhet-bras ha divarc'het un tamm, mennet-mat avat c'hoazh e doare an Douked da gendelc'her gant ar c'hoari. "Diwar-benn an aour hag an aerouant, ha kement-se holl, pa lavarin mat, ha penaos en em gavas eno, ha da biv eo, hag all hag all."

"Ma Doue !" eme Dhorin, "hag ur gartenn n'hoc'h eus ket ? Hag hor c'han n'hoc'h eus ket klevet ? Ha n'hon eus ket komzet eus kement-mañ-holl eurvezhioù-pad ?"

"Koulskoude e fell din e vije lakaet pep tra plaen ha sklaer," eme Vilbo, pennek, en ur gemer e zoare marc'hadour (a veze miret evit an dud a glaske amprestañ arc'hant digantañ), hag en ur ober e seizh gwellañ evit diskouez bout fur hag evezhiek hag arbennik ha diouzh erbedadenn Gandalf. "Fellout a ra din ivez gouzout hiroc'h diwar-benn ar riskloù, an dispignoùigoù, an amzer rekis hag ar gopr, hag all" — dre-se e venne lavaret : "Petra a c'hounezin-me diwar kement-se ?" ha "Daoust ha bev e vin pa zistroin ?"

"Ac'hanta, mat-tre," eme Dhorin. "Pell zo, da vare ma zad-kozh Thror, e voe argaset hon tiegezh

kuit eus an Norzh pellañ, hag e tistroas ma c'herent gant o madoù hag o binvioù d'ar Menez-mañ war ar gartenn. Gant ma gourdad Thrain Gozh e oa bet dizoloet, da neuze avat en e drojont da vengleuz, hag e kleuzjont ribouliou ennañ, hag e rejont kevioù ec'honoc'h ha stalioù-labour brasoc'h – ha krediñ a ra din ouzhpenn e kavjont un tamm mat a aour hag un toullad mein prizius ivez. Kaer zo, pinvidik-mor hag hollvrudet e teujont, ha ma zad-kozh a voe Roue dindan ar Menez en-dro, hag azaouezet e voe gant an dud varvel, a veve er Su, hag a oa oc'h em strewiñ tamm-ha-tamm a-hed ar Stêr-Red ken pell hag an draoñienn gwaskedet gant ar Menez. D'ar mare-se eo e savjont Dale ar geoded laouen eno. Roueed a c'houlenne hor goved, ha druz e veze gopret ar re zizampartañ anezho zoken. Tadoù hon aspede da gemer o mibien da zeskidi, hag hor paee mat, dreist-holl gant boued, na oamp biskoazh chalet evit gounit pe glask hon-unan. Ur mare dispar e voe hemañ evidomp e gwirionez, hag ar paourañ ac'hanomp en devoe arc'hant da zispign ha da brestañ, hag amzer da fardañ traezoù brav evit ar blijadur hepken, nes komz eus ar c'hoarielloù marzhus ha hud na vez ket kavet o far er bed hiziv an deiz. Neuze e voe kevioù ma zad-kozh leun a armoù ha bravigoù ha delwennoù ha kiboù, ha marzh an Norzh e oa marc'had-c'hoarielloù Dale.

"Setu hep mar ebet ar pezh a voe pennabeg donedigezh an aerouant. C'hwiblaeret e vez an aour hag ar bravigoù gant an erevent, gouzout a rit, digant an dud hag an elfed hag ar gorrien, e forzh pe lec'h ma c'hellont o c'havout ; ha diwall a reont o freizh keit ha ma vevont (da lavaret eo da viken pe dost, nemet e vijent lazhet), ha nepred ne dennont plijadur diwar an disterañ gwalenn arem

anezhañ. A-boan e gwirionez ma ouzont anavout labour mat diouzh hini fall, daoust ma veizont mat peurliesañ o zalvoudegezh war marc'had ar mare ; ha n'int ket gouest da fardañ tra pe dra o-unan, ha pa ve zoken kempenn ur skantenn laosk en o hobregon. Kalz erevent a oa en Norzh en devezhioù-se, ha war rouesaat ez ae an aour du-hont emichañs, gant ar gorrien o tec'hel war-du ar Su pe o vout lazhet, hag an drast hag an distruj a vez kaset a fall da washoc'h gant an erevent. Bez' e oa pergen ur preñv teuskoc'h, kreñvoc'h ha fallakroc'h eget ar re all, Smaug e anv. Un deiz e nijas en aer etrezek ar Su. Ar pep kentañ a glevjomp anezhañ e voe trouz ur gorventenn o tont eus an Norzh, ha hini ar gwez-pin war ar Menez o strakal hag o traskal en avel. Lod eus ar gorrien a oa ermaez (me en o zouez, dre chañs — ur brav ha her a baotr e oan d'ar mare-se, atav o kantren dre ar vro, ar pezh a saveteas ma buhez en deiz-se) — ma, a-bell mat e weljomp an aerouant oc'h ober e annez war hor menez en ur strinkadell flammennoù. Da c'houde e tiskennas gant an diribinoù ha pa dizhas ar c'hoadoù e krogas an tan enno-holl. E-keit-se e oa an holl gleier o seniñ e Dale hag ar gadourion oc'h armañ. Difreiñ a reas ar gorrien dre o dor veur ; aze avat edo an aerouant ouzh o gortoz. Hini ne ziflipas dre an hent-se. Ar stêr a savas da aezhenn hag ul latar fetis a gouezhas war Dale, hag el latar e tiskennas an aerouant warno hag e tistrujas an darn vuiañ eus ar gadourion — an istor reuzius boas, re voutin en devezhioù-se. Da c'houde e tistroas hag en em silas dre an Nor-Dal hag e furchas an holl gevoù, ha straedoù, ha ribouliοù, aleziοù, kavioù, salioù ha banelloù. Ne chomas korr bev ebet e-barzh goude-se, hag evitañ e kemeras o holl vadoù. Emichañs, rak evel-se e ra

an erevent, en deus o berniet en un dolzenn pell en diabarzh, hag e kousk warno. Diwezhatoc'h e voe boas da skrampañ dre an nor vras da vont da Dale diouzh noz, da gas tud gantañ, merc'hed yaouank pergen, evit debriñ, betek ma voe Dale rivinet, hag an holl dud marv pe aet kuit. N'ouzon ket diarvar petra a c'hoarvez du-hont bremañ, ne soñj ket din avat e vije den pe zen o vevañ tostoc'h d'ar Menez eget glann pellañ al Lenn Hir hiziv an deiz.

"An nebeud ac'hanomp a oa pell er-maez a azezas hag a ouelas dre guzh, hag a villigas an aerouant ; ha neuze, en un doare dic'hortoz, e teuas ma zad ha ma zad-kozh d'hor c'haout gant o barv suilhet. Teñval-tre e oa o neuz met nebeut-tre a lavarjont. Pa c'houlennis penaos e oant deuet a-benn da dec'hel kuit e c'hourc'hemennjont din prennañ ma genoù, hag e lavarjont e ouijen pa vije deuet ar c'houlz dereat. Goude-se e loc'hjomp kuit, ha ret e voe dimp gounit hor buhez ar gwellañ ma c'halljomp dre grec'h ha traoñ ar broioù, alies a-walc'h dre ziskenn ken izel ha labour gov pe zoken labour mengleuzier davit glaou. Biskoazh avat n'hon eus disoñjet hon teñzor laeret. Ha bremañ zoken, pa anzavin hon eus peadra a-walc'h ha n'omp ket ken rivinet ha se" — aze e stekas Thorin ouzh ar chadenn aour a oa tro-dro d'e c'houzoug — "ez omp mennet c'hoazh d'e azgounit, ha da gas hor mallozhioù betek ti Smaug – mar gellomp.

"Alies em bez klasket gouzout hiroc'h war divoud tec'hadenn ma zad ha ma zad-kozh. Bremañ e welan o devoa moarvat un Nor-Gostez prevez e oant ar re nemetañ ouzh he anavout. Ur gartenn a rejont avat war a hañval, ha karout a rafen gouzout penaos e voe tapet gant Gandalf, ha perak ne zeuas-hi ket din, an hêr gwirion."

"Ne voe ket 'tapet' ganin, roet e voe din," eme an

hudour. "Lazhet e voe ho tad-kozh Thror, soñj hoc'h eus, e mengleuzioù Moria gant Azog ar Gobilin."

"Ra vo milliget e anv, ya," eme Dhorin.

"Ha Thrain ho tad a loc'has kuit d'ar c'hentañ warn-ugent a viz Ebrel, kant vloaz a voe Diriaou tremenet, ha biskoazh n'eo bet gwelet ganeoc'h abaoe..."

"Gwir, gwir," eme Dhorin.

"Ma, ho tad a roas kement-mañ din evit m'er rojen deoc'h ; ha mard em eus dibabet ma c'houlz ha ma doare evit e dremen deoc'h, ne c'hellit ket ma zamall, pa seller ouzh an trubuilhoù am eus bet evit ho kavout. Ho tad ne oa ket gouest da gaout soñj eus e anv-eñ pa roas ar baperenn din, ha biskoazh ne lavaras ho hini din ; neuze, evit krennañ, e soñj din e rankjen bout meuleudet ha trugarekaet ! Dalit," emezañ en ur astenn ar gartenn da Dhorin.

"Ne gomprenan ket," eme Dhorin, ha Bilbo a santas en devije-eñ lavaret heñvel. Ne ziskoueze ket an diskuliadenn displegañ tra pe dra.

"Ho tad-kozh," eme an hudour gorrek ha dichek, "a roas ar gartenn d'e vab evit ar surentez kent mont da vengleuzioù Moria. Ho tad a yeas kuit da glask e chañs gant ar gartenn goude ma voe ho tad-kozh lazhet ; ha kalz planedennoù eus ar re zisplijusañ a c'hoarvezas gantañ, met biskoazh n'en em gavas tost d'ar Menez. N'ouzon ket penaos en em gavas eno, met e gavout a ris prizoniad e tourelloù an Igromañser."

"Petra an diaoul e oac'h oc'h ober eno ?" a c'houlennas Thorin gant un hirisadenn, hag an holl gorrien a skrijas.

"Ma butun eo. O klask ditouroù e oan, evel boaz ; hag ul labour gwall arvarus e oa. Me zoken, Gandalf ac'hanon, a ziflipas gant bec'h. Klask a ris

saveteiñ ho tad, met re ziwezhat e oa. Sot e oa, hag o alfoiñ, ha disoñjet en devoa tost pep tra warbouez ar gartenn hag an alc'hwez."

"Pell zo hon eus lakaet gobilined Moria da baeañ," eme Dhorin ; "ret eo dimp soñjal en Igromañser."

"Na vezit ket diskiant ! Hennezh zo un enebour dreist-penn galloudoù an holl gorrien lakaet kevret, mar galljed o bodañ en-dro eus pevar c'horn ar bed. An dra nemetañ a hete ho tad eo e lennje e vab ar gartenn hag e raje gant an alc'hwez. Kefridioù brasoc'h eget bras a-walc'h evidoc'h eo an aerouant hag ar Menez !"

"Brav, brav !" eme Vilbo, a gomzas a vouezh uhel hep gouzout dezhañ.

"Petra zo brav ?" emezo-holl en ur dreiñ trumm davetañ, ha ken berr en em gavas ma respontas "Brav eo ar mennozh zo deuet din !"

"Petra eo se ?" a c'houlennjont.

"Ac'hanta, me a lavarfe e tlejec'h mont war-du ar Reter d'ober ur sell eno. An Nor-Gostez zo, goude pep tra, ha ret eo d'an erevent kousket a-wezhioù, emichañs. Mar chomit azezet pell a-walc'h war an treuzoù e soñjot en un dra bennak moarvat. Ha, mat, gouzout a rit, me 'soñj din hon eus komzet hir a-walc'h evit un nozvezh, mar komprenit ar pezh a vennan lavaret. Ha mat eo deoc'h mont d'ho kwele, ha loc'hañ kuit abred, hag all ? Lein a-zoare ho po diganin kent ma vo kemeret penn an hent ganeoc'h."

"Kent ma vo kemeret penn an hent *ganimp*, a fell deoc'h lavaret emichañs," eme Dhorin. "Hag ar c'hwiblaer n'oc'h-c'hwi ket ? Ha n'eo ket ho labour-c'hwi chom azezet war an treuzoù, nes komz eus mont tre ? A-du on gant gwele ha lein avat. C'hwec'h vi a gavan mat gant ma morzhed-hoc'h, pa loc'han evit ur veaj : fritet ha n'eo ket skaotet, ha diwallit d'o zerriñ."

Goude m'o devije an holl re all gourc'hemennet o lein hep an disterañ "mar plij ganeoc'h" (kalz e voe Bilbo erezet gant kement-se), ez ejont-holl war o sav. Ret e voe d'an hobbit kavout lec'h evito-holl, hag ac'hubiñ e holl salioù, hag aozañ gweleoù war kadorioù ha gourvezvankoù kent klenkañ an holl anezho ha mont d'e weleig-eñ, skuizh-bras, ha drouklaouen un tamm. Un dra a zivizas da vat eo na ober forzh eus sevel abred-tre ha fardañ e lein an diaoul da gement deñ all. Edo tu an Douked o vont da get, ha ne oa ket asur-mat ken da loc'hañ kuit evit beaj pe veaj da veure.

Hag eñ gourvezet war e wele e c'hallas klevet Thorin o vouskanañ c'hoazh evitañ e-unan er gambr wellañ en e gichen :

*Pell dreist ar menezioù latarek yen*
*War-du tourelloù don ha kevioù hen*
*E rankomp loc'hañ kent tarzh-an-deiz,*
*Hon aour hir-ankouaet da eren.*

Menel kousket a reas Bilbo gant kement-se en e zivskouarn, ha hunvreoù displijus-tre a reas da c'houde. Pell goude tarzh-an-deiz e oa anezhi pa zihunas.

*Pennad II*

# Kig-maout Rostet

War e sav e lammas Bilbo, hag en ur wiskañ e saegambr ez eas tre er sal-debriñ. Ne welas den ebet eno, nemet holl arouezioù ul lein fonnus ha prim. Dizurzh spontus a oa er sal, ha berniadoù listri lous er gegin. Kement pod ha kastelodenn a oa en e gerzh a hañvale bout bet arveret. Ken gwirvoudel ha kañvus e oa al labour-skaotañ ma rankas Bilbo krediñ ne oa ket an emvod en nozvezh a-raok bet un tamm eus e wallhunvreoù, evel m'en devoa e c'hoanaget un disterig. Frealzet e voe evit gwir da c'houde pa soñjas e oant-holl aet kuit heptañ, ha hep ober war-dro e zihuniñ ("met hep an disterañ trugarez" a soñjas) ; ha koulskoude en un doare ne c'halle ket mirout a vout dipitet un tamm. Souezhet e voe gant an drivliadenn.

"Arabat eo dit bout foll, Bilbo Sac'heg !" emezañ outañ e-unan, "soñjal en erevent hag en holl sotonioù iskis-se da'z oad !" Un davañjer a wiskas neuze, tanioù a lakaas war enaou, dour a lakaas da virviñ, ha skaotañ al listri. Da c'houde en devoe ul leinig brav er gegin kent kempenn ar sal-debriñ. Da neuze e oa an heol o parañ ; ha digor e oa an nor-dal, o lezel ur red-avel tomm eus an nevezamzer da zont tre. Krog e voe Bilbo da c'hwitellat kreñv ha da zisoñjal an nozvezh kent. Evit gwir e oa o paouez teuler e bouez evit un eil lein brav er sal-debriñ e-kichen ar prenestr digor, pa zeuas Gandalf tre.

“Ma mignon ker,” emezañ, “pegoulz e viot-*c’hwi* o tont ? Petra a-zivout *loc’hañ kuit abred* ? — hag aze emaoc’h o kemer lein, pe forzh anv a rit dioutañ, da zek eur hanter ! Ar c’hemennad o deus lezet deoc’h, pa ne c’hallent ket gortoz.”

“Pe gemennad ?” eme an ao. Sac’heg kaezh, divarc’het an tamm anezhañ.

“Olifanted Meur !” eme C’handalf, “n’emaoc’h ket en ho pleud er beure-mañ — diboultrennañ an dumenn n’hoc’h eus ket graet !”

“Petra en deus kement-se d’ober ganti ? Ma gwalc’h am eus bet gant skaotañ an traoù evit pevarzek !”

“Mard ho pije diboultrennet an dumenn, ho pije kavet kement-mañ dres dindan an horolaj,” eme C’handalf, en ur astenn da Vilbo ur c’hemennad (skrivet, evel-just, war e baper-eñ).

Setu amañ ar pezh a lennas :

“Thorin & Bagad da C’hwiblaer Bilbo, kevarc’h ! Evit ho kevannez hon trugarezioù gwirionañ, hag evit ho kinnig a skoazell vicherel hon asant anaoudek. Termenoù : gopr paeet rik war an taol da geñver degasadur, betek ur bevarzekvedenn d’ar muiañ eus ar gounid en e bezh (mard eus) ; holl zispignoù-beajiñ kretaet e kement degouezh zo ; dispignoù obidoù da vout graet ganimp pe gant hor c’hannaded, mar c’hoarvez an degouezh ha mar n’eo ket an dra bet renket en un doare all.

“Dre m’hon eus kavet didalvoudus trubuilhañ ho tiskuizh prizius hon eus loc’het en a-raok evit ober ar pourchasoù rekis, ha gortoz a raimp ho penn enorus en Ostaleri an Aerouant Glas, Tal-an-Dour, da 11 eur veure resis. Gant ar fiziañs ma viot *dik*,

*“En ho pedomp da zegemer*

*“Hor gwellañ gourc’hemennoù*

*“Thorin & Bagad.”*

“Dek munutenn dres a chom ganeoc’h neuze. Redek a rankot,” eme C’handalf.

“Met…,” eme Vilbo.

“Amzer ebet evit kement-mañ,” eme an hudour.

“Met…,” eme Vilbo adarre.

“N’hoc’h eus ket amzer evit kement-se kennebeut ! Loc’hañ kuit afo !”

Biken betek e amzer ziwezhañ ne c’hallas Bilbo kounaat penaos en em gavas er-maez, hep un tog, ur vazh-vale pe an disterañ sammad a arc’hant, pe tra pe dra a voazie kas gantañ pa’z ae er-maez ; lezet e eil lein hanter-echu hag al listri digempenn, bountet e alc’hwezioù e daouarn Gandalf, ha redet ker buan ha ma c’halle e dreid e zougen a-hed ar straed, hebiou ar Veilh vras, a-dreuz An Dour, hag evel-se a-hed ur c’hardlev pe vuioc’h.

Dianalet-krenn e oa p’em gavas e Tal-an-Dour dres pa oa unnek eur o seniñ, ha merzout a reas e oa deuet hep frilien !

“Brav !” eme Valin a oa war e sav war dreuzoù an ostaleri ouzh e glask.

D’an ampoent neuze e tifoupas ar re all eus korn an hent a zegase eus ar gêriadenn. War boneed e oant, ha pep pone a oa harnezet gant sac’hadoù, pakadoù, bec’hioù ha binvioù a bep doare. Ur pone bihan-tre a oa, evit Bilbo war a hañvale.

“War-sav ho-taou, ha loc’hañ kuit !” eme Dhorin.

“Mantret on,” eme Vilbo, “met deuet on hep ma zog, ha ma frilien am eus lezet war ma lerc’h, ha n’eus tamm arc’hant ganin. Ne’m eus ket bet ho kemennad kent goude unnek eur nemet kard pa vin resis.”

“Na vezit ket resis,” eme Zwalin, “hag arabat eo deoc’h em chalañ ! Ret e vo deoc’h em zibab hep frilienoù, hag un toullad traoù all, kent ma viot e dibenn ar veaj. Evit un tog, ur gabell hag ur vantell all zo ganin em feadra.”

Setu penaos e c'hoarvezas ganto loc'hañ war o fouez eus an ostaleri d'ur beure brav dres a-raok miz Mae, war boneed sammet ; ha gant Bilbo e oa ur gabell liv gwer-teñval (dislivet un tamm gant an amzer) hag ur vantell liv gwer-teñval amprestet digant Dwalin. Re vras e oant dezhañ, hag un neuz fentus un disterig a oa warnañ. Ne gredan ket soñjal er pezh en devije e dad Bungo soñjet diwar e benn. E frealz nemetañ a oa ne c'hallje ket bout kemeret evit ur c'horr, dre ma n'en devoa barv ebet.

N'o devoa ket marc'heget pell pa zeuas Gandalf war-wel, kaer-kenañ war ur marc'h gwenn. Kalz frilienoù en devoa degaset, ha korn ha butun Bilbo. Laouen-tre ez eas ar strollad gant an hent goude-se neuze, hag istorioù pe ganaouennoù a voe ganto pa oant o varc'hegañ war-raok a-hed an deiz, nemet evel-just pa choment a-sav evit ar predoù. Ne zeue ket ar re-mañ ken alies ha ma plijje da Vilbo, met evelato e krogas da soñjal ne oa ket ar planedennoù ken fall-se goude pep tra.

Da gentañ e oant tremenet dre zouaroù hobbit, ur vro ec'hon a-zoare annezet gant tud a-feson, gant hentoù mat, un davarn pe ziv, hag ur wezh an amzer ur c'horr pe ur c'houer o vale war e bouez evit e aferioù. Da c'houde e tegouezhjont e tirioù ma komze an dud ur yezh iskis, ha ma kanent tonioù na oant biskoazh bet klevet gant Bilbo a-raok. Da neuze e oant aet pell tre en Tirioù Digenvez, ma ne oa mui den ebet, tavarn ebet, ha tamm-ha-tamm ez ae stad an hentoù war washaat. Un tammig pelloc'h e oa runioù dizudi, duet a wez. War lod anezho e oa kastilli un neuz hurennek dezho, evel pa vijent bet savet gant tud fallakr. Pep tra a hañvale bout reuzius, rak an amzer a oa troet da fall en deiz-se. Ken mat e oa bet betek neuze ha ma c'hell miz Mae bout, zoken e kontadennoù

laouen, met yen ha gleb e oa bremañ. En Tirioù Digenvez e oa bet ret dezho kampiñ p'o devoa gallet en ober, met sec'h e oa bet d'an nebeutañ.

"Pa soñjan e vo miz Mezheven a-benn nebeut," a c'hrozmolas Bilbo, tra ma oa o patouilhañ a-drek ar re all war ur wenodenn gailharek-kenañ. Goude poent te e oa anezhi ; glav-pilh a oa anezhi, hag a oa bet a-hed an deiz ; takenniñ a rae e gabell en e zaoulagad, leun a zour e oa e vantell ; skuizh e oa ar pone, ha strebotiñ war vein a rae ; re voulbennet e oa ar re all evit komz. "Ha sur on eo em silet ar glav en dilhad sec'h hag e seier ar boued," a soñjas Bilbo. "Daonet 'vo ar c'hwiblaeroñsi ha kement tra a denn dezhi ! C'hoant am eus da vout er gêr em zoull koant e-kichen an tan, gant ar gitell o paouez kregiñ da ganañ !" Ne voe ket ar wezh diwezhañ ma hetas kement-se !

Ar gorrien a gendalc'he da drotellat, hep treiñ nepred pe deuler pled d'an hobbit. Un tu bennak a-drek ar c'houmoul louet e tlee an heol bout aet da guzh, rak krog e oa an noz da serriñ pa ziskennjont en un draoñienn don gant ur stêr er strad anezhi. Sevel a reas an avel, ha haleg a-hed he glannoù a stouas hag a huanadas. Dre chañs e kase an hent dre ur pont kozh maen, rak ar stêr, c'hwezhet gant ar glavioù, a ziskenne a-herr eus ar runioù hag ar menezioù en norzh.

Hogos noz e oa anezhi p'o devoa treuzet. An avel a dorras ar c'houmoul louet, hag ul loar gantreerez a zeuas war wel a-us ar runioù etre an drailhennoù war nij. Arsaviñ a rejont neuze, ha Thorin a chaokas un dra bennak war divoud koan, "ha pelec'h e kavimp un takad sec'h evit kousket ?"

D'an ampoent nemetken eo e verzjont ne oa mui Gandalf ganto. En o ser e oa chomet a-hed an hent betek neuze, hep lavaret biskoazh hag o kemer

perzh er blanedenn e oa pe ouzh o ambroug e-pad ur pennad nemetken. Dreist ar re all en devoa debret, komzet ha c'hoarzhet. Bremañ avat ne oa mui aze tamm ebet end-eeun !

"Dres pa vije un hudour bet eus an talvoudusañ, ivez !" a c'hrozmolas Dori ha Nori (a oa a-du gant an hobbit evit a sell ouzh predoù reoliek, fonnus ha stank).

En diwezh e tivizjont e rankjent kampiñ el lec'h m'edont. Mont betek ur bodad gwez a rejont, ha daoust ma oa sec'hoc'h dindano e veze ar glav skarzhet eus an delioù gant an avel, ha displijuskenañ e oa trouz o deveradur. Ha gounezet e oa bet an tan gant ar gorvigell war a hañvale. Barrek eo ar gorrien d'ober tan hogos e pep lec'h diwar hogos forzh petra, avel pe get ; ne c'halljont ket en ober en noz-se avat, ha pa vije Oin ha Gloin zoken, a oa arbennigourion war an dachenn-se.

Neuze e tapas unan eus ar poneed ur barrad aon diwar netra, hag ez eas e breskenn. Kouezhañ er stêr a reas kent ma c'halljont e dapout ; hag a-raok ma teujont a-benn d'e dennañ er-maez adarre e voe darbet da Fili ha Kili beuziñ, ha diframmet diouzh e gein e voe an holl beadra a zouge. Boued e oa dreist-holl, evel-just, ha nebeut-tre a chomas evit koan, ha nebeutoc'h evit lein.

Setu an holl anezho azezet, moulbennet ha gleb hag o c'hrozmolat, tra ma kendalc'he Oin ha Gloin da glask kregiñ an tan ha ma tabutent diwar-benn kement-se. Edo Bilbo o prederiañ gant tristidigezh war ar planedennoù na vezont ket atav marc'hekadennoù war bone en heol miz Mae pa lavaras Balin, a veze atav o gedour : "Gouloù zo du-hont !" Ur run a oa un tammig pelloc'h, gwez warni, stank a-walc'h a-dakadoù. A-douez tolzenn deñval ar gwez e weljont neuze ur skleur o skediñ, ur skleur

damruz un neuz klet dezhañ, evel pa vije un tantad pe vizhier-goulaouiñ o wilc'hañ.

Goude bout sellet outañ e-pad ur pennadig e stagjont da deodata. "Nann" eme lod ha "ya" eme lod all. Lod a lavaras ne oa nemet mont da welet d'ober, ha forzh petra a oa gwelloc'h eget koan voan, lein voanoc'h, ha dilhad gleb a-hed an nozvezh.

Re all a lavaras : "An douaroù-mañ n'int ket anavet mat, ha re dost d'ar menezioù int. Ral a wezh e tremen beajourion dre amañ bremañ. Didalvez eo ar c'hartennoù kozh : kemmet eo an traoù war an tu fall hag an hent n'eo ket diwallet. Ral a wezh ez eus bet klevet eus ar roue zoken, dre amañ, ha seul nebeutoc'h a furch a reot, seul nebeutoc'h a drubuilhoù ho po." Lod a lavaras : "Pevarzek zo ac'hanomp, goude pep tra." Re all a lavaras : "Pe da lec'h eo aet Gandalf ?" Adlavaret e voe kement-se gant an holl. Neuze e krogas ar glav da gouezhañ puilhoc'h eget biskoazh, hag Oin ha Gloin a grogas d'en em gannañ.

Setu a ziskoulmas ar gudenn. "Ur c'hwiblaer zo ganimp, goude pep tra," emezo ; ha neuze e loc'hjont kuit, o kas o foneed (gant an evezhiegezh rekis) war-du ar gouloù. Tizhout ar run a rejont ha dizale e voent er c'hoad. Pignat gant ar run a rejont ; gwenodenn resis ebet ne weled avat, eus an doare a gasje d'un ti pe d'un atant ; ha kaer o devoa ober e raent un tamm mat a sarac'h hag a strak hag a zrask (hag un tamm mat a c'hrozmol hag a douiñ) tra ma tremenent e dan ar gwez en noz teñval-sac'h.

A-greiz-holl e skedas splann ar gouloù ruz a-dreuz kefioù ar gwez nepell dirazo.

"Tro ar c'hwiblaer eo bremañ," emezo, o lavaret Bilbo. "Dav eo deoc'h mont da welet petra eo ar

gouloù-se, ha da betra e talvez, ha gouzout ha diarvar eo pep tra," eme Dhorin d'an hobbit. "Skarit bremañ, ha distroit dillo, mard eo pep tra mat. Mar n'eo ket, distroit mar gellit! Mar ne c'hellit ket, hudit div wezh evel ur chevech hag ur wezh evel ur gaouenn, hag ober a raimp ar pezh a c'hallimp."

Ret e voe da Vilbo mont kuit, kent gallout displegañ ne oa ket gouestoc'h da hudal ur wezh paneveken evel forzh pe zoare kaouenn e vije eget da zarnijal evel ul logodenn-dall. Kaer zo avat, barrek eo an hobbited da fiñval didrouz er c'hoadoù, didrouz-kaer. Lorc'h a vez enno diwar kement-se, ha meur a wezh en devoa Bilbo ruflet gant dismeg ouzh ar pezh a rae *kement all a safar korrien* anezhañ, pa oant o vont gant o hent, petra bennak ma soñj din ne vije bet klevet tra na ganeoc'h na ganin diouzh un nozvezh avelek, ha pa vije ar varc'hekadeg tremenet daou droatad hebiou dimp. Evit a sell ouzh Bilbo o vale reut etrezek ar gouloù ruz, ne soñj ket din he devije ur gaerell zoken fiñvet ur vourrenn. Neuze, evel-just, en em gavas tost d'an tan — rak tan e oa — hep bout direnket loen pe zen. Ha setu amañ ar pezh a welas.

Tri mell pikol den en o c'hoazez e-kichen ur pezh tantad halochennoù faou. O rostañ kig-maout war beroù koad hir e oant, hag o lipat ar sun diwar o bizied. Ur c'hwezh vat ha saourus a oa. Bez' e oa ivez ur varrikennad died mat war-hed o brec'h, ha diouzh picheroù ez event. Trolled e oant avat. Anat e oa e oant trolled. Bilbo zoken, daoust d'e vuhez gwarezet, a c'halle gwelet kement-se: diwar o dremmoù bras ha pounner, hag o ment, ha stumm o divhar, nes komz eus o yezh, na oa tamm ebet hini ar salioù-kenbrezeg, tamm ebet.

“Kig-maout dec’h, kig-maout hirie, ha daonet ’vin ma n’eus ket kelo kig-maout ’darre ’vit ’arc’hoazh,” eme unan eus an trolled.

“Pell ’walc’h zo neusomp ket bet ur c’hozh tamm kig-tud,” eme un eil. “Petra ’n diaoul ’oa peg e revr Gwilherm ’vit kas ’c’hanomp betek ar vro-mañ, n’oun dare — hag ar boeson zo ’vont da hesk, ouzhpenn,” emezañ en ur vountañ war ilin Gwilherm a oa o kemer ur glukadenn diouzh e bicher.

Mougañ a reas Gwilherm. “Tav da veg !” emezañ kerkent ha ma c’hallas. “N’hellez ket esperout ’chomo an dud amañ da viken just ’vit bout debret genit ha get Rop. C’hwi ’taou ’peus drebet ur gêriadennad hanter ’trezoc’h, ’baoe neusomp diskennet deus ar menezioù. Pegement ouzhpenn ’teus c’hoant ? Ha chañs neusomp bet, neuze ’tleches lâr ‘mersi Laou’ ’vit an tamm brav a vaout druz deus an draoñienn ’vel pezh zo kement-mañ.” Ur mell tamm a zispennas diouzh morzhed un dañvad a oa o rostañ, ha torchañ e vuzelloù a reas ouzh e vilgin.

Ya, evel-se en em ren an trolled, ’m eus aon, zoken ar re o deus ur penn hepken. Goude bout klevet kement-se holl e vije bet ret da Vilbo ober un dra bennak diouzhtu. Pe distreiñ sioul ha kemenn d’e vignoned e oa aze tri zroll mentet-brav hag imoret-fall, prest hep mar da dañva kig-korr rostet, pe gig-pone zoken, evit ur c’hemm ; pe ober un tamm labour c’hwiblaer buan ha mat. Ur gwir c’hwiblaer eus an dibab, unan mojennel, en devije d’an ampoent furchet chakodoù an trolled — atav e talvez ar boan, pe dost, pa zeuer a-benn —, c’hwipet ar c’hig-maout end-eeun diwar ar beroù, laeret ar bier, ha kemeret an tec’h hep bout bet merket. Lod all, muioc’h a boell met nebeutoc’h a lorc’h-micher enno o devije marteze sanket ur

goustilh e pep hini anezho kent m'o devije merzet. Un nozvezh laouen a vije bet tremenet da c'houde.

Bilbo er gouie. Kalz en devoa lennet diwar-benn traoù n'en devoa biskoazh gwelet pe c'hraet. Trechalet-bras e oa, koulz ha heuget ; c'hoant en devoa da vout kant miltir pelloc'h, ha koulskoude — ha koulskoude ne c'halle ket distreiñ war-eeun davet Thorin & Bagad gant e zaouarn goullo. Chom war e sav ha termal a reas neuze er skeudoù. A-douez an doareoù lies da c'hwiblaerezh a oa bet klevet gantañ e tiskoueze furchal chakodoù an trolled bout an hini aesañ, neuze e skrampas en diwezh a-dreñv ur wezenn dres a-drek Gwilherm.

Rop ha Tom a yeas da-gaout ar varrikennad. Edo Gwilherm o klukenniñ ur bannac'h all. Neuze e tastumas Bilbo e nerzh-kalon hag e lakaas e zornig e chakod divent Gwilherm. Ur yalc'h a oa ennañ, ken bras hag ur sac'h evit Bilbo. "Ac'ha !" a soñjas-eñ, tra ma kroge e labour nevez da blijout dezhañ, "sed a zo un deroù !"

Hag e oa ! Korvigellek eo yalc'hoù an trolled, hag un direizhadenn homañ ne oa ket. "Hopala, piv out-te ?" a winodas en ur guitaat ar chakod ; ha Gwilherm ha treiñ kerkent ha tapout krog e gouzoug Bilbo, a-raok m'en devije gallet em laerezh a-drek ar wezenn.

"Boulc'hurun, Rop, sell petra 'm eus c'hwepet aze !" eme Wilherm.

"Petra eo ?" eme ar re all en ur zeredek.

"Gast, n'oun dare ! Petra out-te ?"

"Bilbo Sac'heg, ur c'hwib… un hobbit," eme Vilbo gaezh, kren en e holl izili, en ur glask an doare d'ober trouzioù kaouenned kent bout taget ganto.

"Ur c'hwibunhobbit ?" emezo, alvaonet un tamm. Pout eo an trolled da gompren, ha disfiz bras o

devez ouzh pep nevezenti.

“Petra ’n’eus ur c’hwibunhobbit d’ober ’ba’ ma chakod, forzh penaos ?” eme Wilherm.

“Ha tu zo poazhañ ’ne’o ?” eme Dom.

“Klask atav,” eme Rop, en ur gemer ur ber.

“Rache ket muioc’h ’vit ur begad,” eme Wilherm, a oa bet fonnus e goan dija, “pas goude bout bet digignet ha diaskornet.”

“Marse zo reoù all ’veltañ dre amañ, ha tu ’veche deomp ober ur pastez,” eme Rop. “Selaou, te, ha bez’ zo reoù all deus da seurt o fuketal er c’hoadoù amañ, lapin bihan brein ma’z out ?” emezañ en ur sellet ouzh treid blevek an hobbit ; ha tapout krog a reas ennañ dre e vizied-treid hag e hejañ.

“Ya, kalz,” eme Vilbo, kent kounañ e oa arabat dezhañ gwerzhañ e vignoned. “Hini ebet, hini” emezañ krak goude.

“Petra ’fell dit lâr ?” eme Rop, en ur zelc’her an tamm anezhañ war an tu mat, dre e vlev ar wezhmañ.

“Ar pezh am eus lavaret,” eme Vilbo, berr warnañ. “Ha na’m foazhit ket, me ho ped, aotrounez vat ! Ur c’heginer mat on-me, ha gwelloc’h e poazhan eget ne boazhan, mar gwelit ar pezh a vennan lavaret. Boued mat a aozin evidoc’h, lein dispar an disparañ a rin evidoc’h, mar teurvezit na ma c’hemer da goan.”

“Paourkaezh loenig,” eme Wilherm. Tremen e walc’h a voued en devoa bet dija ; ha kalz bier en devoa bet ivez. “Paourkaezh loenig ! Laosk ’ne’añ mont !”

“Rin ket a-raok e lâr petra ’fell de’añ lâr gant *kalz* ha *hini ebet*,” eme Rop. “Faot ket din ’veche troc’het ma gouzoug din ’pad ma c’housk ! Dalc’hit e dreid en tan betek ma lâro !”

“M’o ket an dra-se,” eme Wilherm. “Me ’m eus tapet ’ne’añ forzh penaos.”

"Ur pezh genaoueg zo 'c'hanout, Gwilherm," eme Rop, "vel 'm eus lâret a-raok fenoz."

"Ha te zo ur palod !"

"Ha 'm'o ket kement-se diganit-te, Laou Uguen," eme Rop, hag e veilh-dorn a lakaas e lagad Gwilherm.

Hag ur mesk dispar a voe neuze. Trawalc'h a skiant a oa chomet e Bilbo, pa voe lezet da gouezhañ war an douar gant Rop, evit skarañ a-zirak o zreid kent ma krogjont d'en em gannañ evel kon, ha da huchal an eil d'egile anvioù a bep doare, gwir-bater ha kevatal-kenañ pep hini anezho. Dizale e voent kenweet strizh an eil e divrec'h egile, ha darbet e voe dezho ruilhañ en tan en ur winkal hag en ur lopañ, tra m'o bazhate Rop gant un etev evit degas un tamm skiant enno en-dro — ha kement-se evel-just ne reas nemet o lakaat da gounnariñ muioc'h eget biskoazh.

Poent e vije bet da Vilbo skarzhañ kuit. Gwall friket avat e oa bet e baourkaezh treidigoù e pav bras Rop, ha ne chome tamm anal en e gorf, ha mezevellet e oa ; gourvezet aze e chomas neuze, o tiroufal, tre e-maez kelc'h gouloù an tan.

E kreizig-kreiz an emgann e teuas Balin. Ar gorrien o devoa klevet trouz en diabell, ha goude bout gortozet e-pad ur pennadig ma tistroje Bilbo, pe ma hudje evel ur gaouenn, e krogjont unan-hag-unan da skrampañ etrezek ar gouloù, ken didrouz ha ma c'hallent. Yudal spontus a reas Tom kerkent ha ma gwelas Balin o tont er gouloù. An trolled evit gwir n'int ket evit gouzañv gwel ar gorrien (diboazh). Diouzhtu e paouezas Rop ha Laou gant o emgann, hag "ur sac'h, Tom, buan !" a lavarjont. A-raok m'en devije Balin, a oa o klask gouzout pelec'h edo Bilbo en dispac'h-se, komprenet ar pezh a oa o c'hoarvezout e voe ur sac'h en e benn, ha d'an traoñ.

"Reoù all 'zeuio," eme Dom, "Pe faziet-bras on. Kalz ha hini ebet, 'ni eo," emezañ. "C'hwibunhobbit ebet, met kalz deus ar gorrien-se amañ. Setu penaos 'welan an traoù !"

"Me 'gav din 'teus rezon," eme Rop, "ha gwell 'veche deomp mont kuit deus ar gouloù."

Hag a rejont. Seier ganto en o daouarn, a arverent evit kas kig-maout ha preizhoù all, e c'hortozjont en duder. Bep ma teue ur c'horr da sellet ouzh an tan, ouzh ar picheroù troc'holiet, hag ouzh ar c'hig-maout dantet, e teue dre souezh, houp ! ur sac'h flaerius en e benn, ha d'an traoñ. Dizale e voe Dwalin gourvezet e-kichen Balin, ha Fili ha Kili kevret, ha Dori ha Nori hag Ori berniet, hag Oin ha Gloin ha Bifur ha Bofur ha Bombur yoc'het a-drak tost d'an tan.

"Sed a zesko de'o !" eme Dom ; rak Bifur ha Bofur o devoa enebet kreñv, ha stourmet taer, evel ma ra ar gorrien pa vezont tapet en ur c'horn.

Thorin a zeuas da ziwezhañ — ha ne voe ket tapet a-daol-darzh. En engortoz ag un dro-gamm bennak e oa pa zeuas, ha n'en devoe ket ezhomm a welet garoù e vignoned o valirañ e-maez seier evit meizañ ne oa ket an traoù war o zu mat. War e sav e chomas en deñvalijenn war-hed nebeut, hag e lavaras : "Petra eo ar chastre-mañ ? Piv en deus kannet ma zud ?"

"Trolled an hini eo !" eme Vilbo eus a-dreñv ur wezenn. Disoñjet e oa bet gant an holl. "Emaint kuzhet er bodoù gant seier," emezañ.

"O ! Ha gwir eo ?" eme Dhorin, hag eñ lammat war-raok war-du an tan kent m'o devije gallet lammat warnañ. Kregiñ a reas en ur mell skourr e oa tan en ur penn anezhañ ; ha Rop a bakas ar penn-se en e lagad a-raok m'en devije gallet ober ur c'hammed a-gostez. Kement-se e lakaas e-maez

an emgann e-pad ur pennad. Bilbo a reas eus e wellañ. Tapout krog a reas en unan eus garoù Tom — gwellañ ma c'hallas, rak ken tev ha kef ur wezenn yaouank e oa — met kaset e voe da droidellat er vann betek barr ur vodenn bennak pa stlapas Tom ar fulennoù ouzh dremm Thorin.

Tom a bakas ar skourr en e zent da c'hopr, hag a gollas unan eus ar re zirak. Yudal a reas, me 'lavar deoc'h. D'an ampoent avat e teuas Gwilherm a-ziadreñv hag e sankas ur sac'h tre e penn Thorin betek e vizied-treid. Hag evel-se ez echuas an emgann. En ur vrav a lagenn e oant neuze : paket an holl e seier, gant tri zroll kounnaret (ha daou anezho gant loskadennoù ha bloñsadennoù evit delc'her soñj) azezet en o c'hichen, o teodata a-zivout o rostañ goustad, pe o drailhañ tanav hag o lakaat da virviñ, pe azezañ warno unan-hag-unan, traken, da lakaat o c'hig da vont e kaot ; ha Bilbo war lein ur vodenn, gant e zilhad hag e groc'hen roget, na grede ket fiñval gant aon ma vije klevet ganto.

Da neuze eo e tistroas Gandalf. Den ebet avat n'er gwelas. Edo an trolled o paouez divizout rostañ ar gorrien bremañ hag o debriñ diwezhatoc'h — mennozh Rop e oa, ha goude kalz rendaeloù e oant aet-holl a-du gantañ.

"Dalv ket rostañ 'ne'o bremañ, an nozvezh 'yache ganti," eme ur vouezh. Rop a gredas dezhañ e oa hini Wilherm.

"Na grog ket g' an tabut adarre, Laou," emezañ, "pe neuze '*yelo* an nozvezh ganti."

"Piv 'grog g' an tabut ?" eme Wilherm, a grede dezhañ e oa Rop en devoa komzet.

"Te," eme Rop.

"Pezh gaouier ma'z out," eme Wilherm ; ha neuze

e krogas ar rendael en-dro. En diwezh e tivizjont o draihañ tanav hag o lakaat da virviñ. Neuze e kemerjont ur mell pod du hag e tennjont o c'hontilli.

"Dav ket o lak' da virviñ ! Neusomp dour ebet, ha pell 'mañ ar puñs hag all," eme ur vouezh. Rop ha Gwilherm a gredas dezho e oa hini Dom.

"Stank da forn !" emezo, "pe morse ne echuimp. Ha kerzh da gerc'hat an dour da-unan, ma tigorez da veg c'hoazh."

"Sarr da veg da-unan !" eme Dom, a gredas dezhañ e oa mouezh Gwilherm. "Piv zo o tabutal ma n'eo ket te, me 'garche goût."

"Te zo ur bajaneg," eme Wilherm.

"Bajaneg te da-unan !" eme Dom.

Ha neuze ez adkrogas an tabut adarre, taeroc'h eget biskoazh, betek ma tivizjont en diwezh teuler o fouez war ar seier unan-hag-unan hag o flastrañ, hag o lakaat da virviñ en un dro all.

"War biv 'azezimp da gomañs ?" eme ar vouezh.

"Gwell azezañ war ar peanv diwezhañ da gomañs," eme Vert, a oa bet gwallgaset e lagad gant Thorin. Krediñ a rae dezhañ e oa Tom en devoa komzet.

"Na gomz ket ouzhit da-unan !" eme Dom. "Met ma fell dit azezañ war an hini diwezhañ, azez warnañ. Pe hini eo ?"

"An hini g' al loeroù melen," eme Rop.

"Forzh pe'a, an hini g' al loeroù gris," eme ur vouezh evel hini Wilherm.

"Sur on 'oant melen," eme Rop.

"Hag e oant," eme Wilherm.

"Perak 'teus lâret 'oant gris neuze ?" eme Rop.

"M'eus ket, Tom 'ni eo 'n 'eus lâret."

"Se 'm eus morse lâret !" eme Dom. "Te 'teus lâret."

"Daou enep unan, sarr da veg neuze !" eme Rop.

"Da biv 'maoc'h o komz ?" eme Wilherm.

"Trawalc'h bremañ !" a lavaras Tom ha Rop a-unvouezh. "Mañ an noz 'vont war-raok, hag abred 'teu tarzh-an-deiz. Echuomp gant kement-se !"

"Paket tarzh-an-deiz an holl ac'hanoc'h, ha bezet-eñ maen evidoc'h !" eme ur vouezh a sone evel hini Wilherm. Ne oa ket avat. Rak dres d'an ampoent e teuas ar gouloù a-us ar run, ha geizadeg vras a voe er skourroù. Gwilherm ne rannas grik, abalamour ma oa bet troet e maen pa oa o stouiñ ; ha Rop ha Tom a oa bet sonnet evel reier pa oant o sellet outañ. Hag eno emaint betek hiziv, o-unanik, nemet pa vez laboused o kludañ warno ; rak an trolled, evel ma ouzit emichañs, a rank bout dindan zouar kent tarzh-an-deiz, anez e tistroont da zanvez ar menez e oant bet graet diwarnañ, ha ne fiñvont biken mui. Setu a oa c'hoarvezet gant Rop, Tom ha Gwilherm.

"Dispar !" eme C'handalf en ur zont a-ziadreñv ur wezenn, ha harpañ a reas Bilbo da ziskenn diwar ur wezennig dreinek. Bilbo a gomprenas neuze. Mouezh an hudour an hini eo he devoa dalc'het an trolled da dabutal ha da regasal betek ma teuje ar gouloù ha ma lakaje un termen dezho.

Kentañ tra d'ober e oa diskoulmañ ar seier ha digabestrañ ar gorrien. Tost da vougañ e oant, ha kounnaret-ruz : tamm ebet ne oant bet plijet o c'hourvez aze en ur selaou an trolled a oa oc'h ober divizoù evit o rostañ hag o lakaat da virviñ hag o flastrañ hag o drailhañ. Div wezh e voe ret da Vilbo kontañ penn-da-benn ar pezh a oa c'hoarvezet gantañ kent dezho bout sederaet.

"Drochat mare evit pleustriñ war ar c'hwiblaerezh hag an dornig-skrap," eme Vombur, "pa'z eo tan ha boued a felle dimp kaout !"

“Ha setu dres ar pezh n’ho pije ket bet digant ar re-se hep emgann, forzh penaos,” eme C’handalf. “Bezet pe vezet, emaoc’h o koll amzer bremañ. Ha n’eo ket anat deoc’h e tle an trolled-se kaout ur vougev pe un toull en un lec’h bennak dre amañ evit kuzhat diouzh an heol ? Ret eo dimp teuler ur sell e-barzh !”

Klask tro-war-dro a rejont, ha dizale e kavjont louc’hoù heuzoù maen an trolled a gase pelloc’h e-touez ar gwez. Heuliañ ar roudoù a rejont war tor ar run, betek em gavout, kuzhet gant bodoù, dirak un nor vaen a zigore war ur c’hev. Nemet ne c’halljont ket he digeriñ, daoust ma vountjont-holl tra ma arnode Gandalf karmoù hud a bep doare.

“Ha d’un dra bennak e talvezfe kement-mañ ?” a c’houlennas Bilbo, pa oant o vont skuizh ha drouk-laouen. “War an dachenn ma oa an trolled oc’h en em gannañ em eus e gavet.” Hag eñ diskouez un alc’hwez bras a-walc’h, daoust da Wilherm soñjal e oa munut-munut ha kuzh hep mar. Emichañs e oa kouezhet diwar e chakod, dre chañs vras, kent dezhañ bout troet da vaen.

“Perak an diaoul n’ho poa ket komzet anezhañ a-raok ?” a huchjont. Gandalf en tapas hag en lakaas e toull ar botailh. Da c’houde e tigoras an nor gant ur vountadenn greñv, hag an holl a yeas tre. Eskern a oa war al leur, ha c’hwezh fall a oa en aer ; kalzik boued avat a oa berniet a-drak war stalennoù ha war al leur, e-mesk dizurzh preizhoù a bep doare, eus nozelennoù kouevr betek podadoù pezhioù aour war o sav en ur c’horn. Kalz dilhad a oa ivez, a-istribilh ouzh ar mogerioù — re vihan evit trolled, aon am eus e oant da vuntridi — hag en o zouez e oa meur a gleze, liesdoare o aoz, stumm ha ment. Gant daou pergen e voe sachet o evezh, abalamour d’o gouinoù brav ha d’o c’hroaz kinklet a vein prizius.

Gandalf ha Thorin a gemeras pep eus ar re-se ; ha Bilbo a gemeras ur gougleze en ur feur lêr. Ur ganivedig nemetken e vije bet evit un troll, met ken mat hag ur c'hleze berr e oa evit an hobbit.

"Lavnennoù mat int war a hañval," eme an hudour, en ur o zennañ evit hanter hag en ur sellet outo gant ranellder. "Troll ebet n'en deus o fardet, na gov ebet a-douez mab-den er vro-mañ hag er mare-mañ ; pa c'hallimp lenn ar runoù zo warno avat e ouezimp hiroc'h diwar o fenn."

"Deomp e-maez ar flaer spontus-mañ !" eme Fili. Neuze e kasjont ar podadoù pezhioù er-maez, ha kement boued na oa ket bet boulc'het hag a ziskoueze bout debrus, hag ivez ur varrikenn a oa leun a vier c'hoazh. D'an ampoent e fellas dezho leinañ, ha dre m'o devoa naon du ne savjont ket o fri diwar ar pezh o devoa bet digant armel-voued an trolled. Gwall skort e oa o fourvezioù-i. Bara ha keuz o devoa bremañ, ha kalz bier, ha kig morzhed-hoc'h da lakaat da grazañ war regez an tan.

Kousket a rejont goude-se, rak trubuilhet e oa bet o nozvezh ; ha netra ouzhpenn ne rejont kent an abardaez. Neuze e tegasjont o foneed, hag e kasjont ar podadoù aour, a zouarjomp e kuzul bras nepell diouzh ar wenodenn a hede ar stêr, en ur deuler kalz filimoù warno e ken degouezh ma c'hoarvezje ganto distreiñ hag o c'havout en-dro. Pa voe echu kement-se ez ejont-holl war bone ur wezh ouzhpenn, hag a-drotig adarre war ar wenodenn etrezek ar Reter.

"Pe da lec'h e oac'h aet, mar gallan goulenn ?" eme Dhorin da C'handalf tra ma oant o varc'hegañ.

"Da deuler ur sell war-raok," emezañ.

"Ha petra zo bet ouzh ho tegas en-dro e koulz hag e kentel ?"

"Ur sell war-dreñv," emezañ.

"Evel-just !" eme Dhorin, "ha fraeshoc'h e c'halljec'h bout avat ?"

"Aet e oan war-raok da sellet pizh ouzh hon hent. Dizale e teuio da vout arvarus ha diaes. Ankeniet e oan ivez evit adpourveziñ hon tammig sammad a voued. Ne oan ket aet pell-bras avat pa gejis ouzh ur c'houblad mignoned din eus Stang-ar-Faout."

"Pelec'h emañ kement-se ? a c'houlennas Bilbo.

"Nad it ket war ar gaoz !" eme C'handalf. "A-benn un nebeud devezhioù bremañ en em gavot eno, mard omp chañsus, hag e tizoloot kement zo da c'houzout diwar e benn. Evel ma oan o lavaret e kejis ouzh daou zen eus re Elrond. O tifreañ e oant gant aon rak an trolled. Int eo a lavaras din e oa tri zroll diskennet eus ar menezioù d'ober o annez er c'hoadoù nepell diouzh an hent : lakaet o devoa an holl dud da dec'hel diouzh ar paou gant ar spont razo, hag antelloù a stignent d'an diavaezidi.

"Kerkent e santis e oa ret din distreiñ war ma c'hiz. Pa sellis war-dreñv e welis un tantad er pelloù hag e skois war-du ennañ. Bremañ e ouzit neuze. Bezit evezhiekoc'h kentañ gwezh, me ho ped, pe biken n'em gavimp e lec'h pe lec'h !"

"Ho trugarekaat !" eme Dhorin.

*Pennad III*

# UN EHAN BERR

Ne voe na kanet na kontet istorioù en devezh-se, zoken pa oa aet an amzer war wellaat ; nag antronoz, nag en devezh war-lerc'h. Krog e oant da santout ne oa ket ar riskl pell-tre war an daou du. Dindan ar stered e kampjont, hag o c'hezeg o devoa muioc'h da zebriñ egeto ; rak puilh e oa ar geot, met ne oa ket kalz a dra en o seier, zoken gant ar pezh o devoa bet digant an trolled. D'ur beure e treuzjont ur stêr dre ur roudouz en ul lec'h ec'hon ha bas leun gant trouz ar mein hag an eon. Serzh ha riklus e oa ar c'hlann bellañ. P'em gavjomp war he lein, o kas o foneed, e weljont e oa ar menezioù tost-tre dezho. Dija ne hañvale troad an hini tostañ nemet bout war-hed un devezhiad bale aes diouto. Teñval ha hurennek e oa e neuz, petra bennak ma oa takadoù heol war e dor gell, hag a-drek e skoazenn e lugerne kernoù goloet a erc'h.

"Hag *Ar* Menez eo kement-se ?" a c'houlennas Bilbo gant ur vouezh tonius, en ur sellet outañ gant daoulagad ront. Biskoazh n'en devoa gwelet un dra ken bras a-raok.

"N'eo ket, evel-just !" eme Valin. "Kement-se n'eo nemet deroù ar Menezioù Latarek, ha ret eo dimp o zreuziñ, pe dremen dreisto, pe zindano e doare pe zoare, kent gallout mont tre er Gouelec'h en tu-hont. Ha bez' ez eus un hir a hent, zoken adalek an tu all anezho, betek ar Menez Distro er Reter m'emañ Smaug gourvezet war hon teñzor."

"O !" eme Vilbo, ha dres d'an ampoent en em gavas skuishoc'h eget na oa bet biskoazh hervez e eñvorennoù. Ur wezh c'hoazh e oa o soñjal en e gador glet dirak an tantad en e sal-degemer vuiañkaret en e doull-hobbit, hag er gitell o kanañ. Ne vije ket ar wezh diwezhañ !

Gandalf a oa o voulc'hañ an hent bremañ. "Arabat eo dimp c'hwitañ war an hent, pe echupizh e vijemp," emezañ. "Boued hon eus ezhomm, a-douez traoù all, ha diskuizhañ e surentez dereat — rekis eo ivez pennadiñ ar Menezioù Latarek dre ar wenodenn a zere, anez e viot kollet enno, hag e rankot distreiñ war ho kiz ha kregiñ en deroù adarre (mar distroit biken)."

Goulenn a rejont digantañ pe war du e oa o skeiñ, hag eñ respont : "Emaoc'h erru war or endeeun ar Gouelec'h, evel m'er goar lod ac'hanoc'h marteze. Kuzh en ul lec'h bennak pelloc'h emañ traoñienn gaer Stang-ar-Faout ma vev Elrond en Ti Degemerus Diwezhañ. Ur gimignadezh am eus kaset dre ma mignoned, ha gortozet omp."

Brav ha frealzus e oa an doare, nemet ne oant ket erru eno c'hoazh, ha kavout an Ti Degemerus Diwezhañ-se e kornaoueg ar Menezioù ne oa ket ken aes ha ma hañvale bout. Evit doare ne oa gwezenn ebet, traoñienn ebet pe run ebet da derriñ an douar e-tal dezho, ne oa nemet un tor ec'hon, pouez-krec'h gantañ da gas tamm-ha-tamm betek troad ar menez tostañ, anezhañ un dachenn ec'hon a-liv gant ar brug hag ar reier dispenn, gant takadoù ha frankizennoù glas-geot ha glas-man a ziskoueze e c'hallje bout dour enno.

Ar beure a dremenas, an abardaez a zeuas ; ne oa arouez ebet a annezioù avat en holl ardremez fraost ha didrouz. Krog e oa an anken enno, rak

gwelet a raent neuze e c'halle an ti bout kuzhet en hogos forzh pe lec'h etre ar menezioù hag int. Degouezhout a raent gant traoñiennoù dic'hortoz, strizh gant ribloù serzh, a zigore trumm dirak o zreid, ha teuler o selloù war-draoñ a raent, souezhet an tamm anezho o welet gwez dindano ha dour o redek er strad. Bez' e oa skalfoù a c'hallent hogosik treuziñ en ur sailhadenn, don-tre avat gant lammoù-dour enno. Bez' e oa kampoullennoù teñval na c'hallje den lammat dreisto pe grapat enno. Krenegelloù a oa, lod anezho tachennoù glas plijus da welet, gant bleunioù a greske yac'h hag uhel ; biken avat ne vije ur pone sammet aet er-maez anezho.

Ec'honoc'h a-galz evit gwir e oa an douaroù eus ar roudouz d'ar menez eget m'ho pije biskoazh kredet. Skodeget e oa Bilbo. Merket e oa ar wenodenn nemeti gant mein gwenn, bihan darn anezho, ha lod all hanter c'holoet a van pe vrug. Labourus-tre e oa heuliañ ar riboul, zoken dindan ren Gandalf, a ziskoueze anavout e hent madik a-walc'h.

Horjellat a rae e varv du-mañ du-se pa oa o klask ar vein, ha mont a raent d'e heul, met ne hañvalent ket bout tostoc'h da ziwezh an enklask pa grogas an noz da serriñ. Abaoe pell e oa aet poent te hebiou, ha heñvel e raje poent koant dizale evit doare. Balafenned-noz a oa o tarnijal amañ hag ahont, ha gwan-gwan e teuas ar gouloù, rak al loar ne oa ket savet. Pone Bilbo a grogas da strebotiñ ouzh gwrizioù ha mein. Ken trumm en em gavjont war vevenn un islonk ma voe darbet da varc'h Gandalf dinaouiñ en diribin.

"Amañ emañ, en diwezh !" a hopas, hag ar re all em vodas en-dro dezhañ hag a sellas dreist ar balir. Un draoñienn a weljont pell dindano. Gallout a raent klevet mouezh ur froud o redek en un naoz

veinek er strad ; frond gwez a oa en aer ; hag ur gouloù a oa war tor an draoñienn en tu all d'an dour.

Biskoazh ne zisoñjas Bilbo penaos e tifaragoelljont hag e rikljont en deñvalijenn gant ar wenodenn serzh ha kammigellek betek traoñienn guzh Stang-ar-Faout. Tommoc'h-tommañ e teue an aer a-feur ma tiskennent, ha dargudet e oa an hobbit diwar c'hwezh ar gwez-pin, en doare ma vobe gwezh ha gwezh all ha ma venne kouezhañ, pe ma stoke e fri ouzh kerc'henn ar pone. Dihuniñ a reas ar jourdoul enno tra ma tiskennent ha ma tiskennent. Ar gwez a droas da faou ha derv, hag ur santad plijus a oa er beuznoz. Al liv glas diwezhañ a oa tost aet diouzh ar geot p'em gavjont en diwezh en ur frankizenn digor nepell a-us glannoù ar froud.

"Hmmm ! C'hwezh elfed zo !" a soñjas Bilbo, hag eñ sevel e zaoulagad war-du ar stered. Edont o teviñ splann ha glas. Dres d'an ampoent e teuas ur barrad kan evel c'hoarzhadennoù er gwez :

*O ! Petra emaoc'h oc'h ober,*
*Ha pe da lec'h emaoc'h o vonet ?*
*Dober o deus ho poneed a vout houarnet !*
*O redek emañ ar stêr !*
*O ! Tra-la-la-leno*
*Amañ en draoñienn !*

*O ! Petra emaoc'h o c'hwiliañ,*
*Ha pe etrezek lec'h emaoc'h o skeiñ ?*
*Emañ an hordennoù o tivogediñ,*
*Emañ ar baraennoù o poazhañ !*
*O ! Tra-la-la-leno,*
*Laouen eo an draoñienn,*
*c'ha ! c'ha !*
*O ! Pe da lec'h emaoc'h o vonet*

*Gant ho parv o vobiñ ?*
*Den ne oar, den ne oar*
*Petra a zegas an aotrou Sac'heg,*
*Ha Balin ha Dwalin*
*tre en draoñienn*
*e miz Mezheven*
*c'ha ! c'ha !*

*O ! Ha chom a reot,*
*pe nijal kuit a reot ?*
*O tiroudañ emañ ho poneed !*
*O vervel emañ an deiz !*
*Follentez e vije nijal kuit,*
*Drantiz e vije chom*
*Ha selaou ha reiñ skouarn*
*Betek dibenn an noz*
*d'hor c'han*
*c'ha ! c'ha !*

Evel-se e c'hoarzhent hag e kanent er gwez ; ha bidanellerezh-holl emezit-hu, war ma meno. N'eo ket e rajent forzh, c'hoarzhin muioc'h a rajent nemetken mar lavarjec'h kement-se dęzho. Elfed e oant evel-just. Dizale en o damwelas Bilbo tra ma fetisae an deñvalijenn. Karout a rae an elfed, petra bennak ma ne geje ket outo alies ; un tammig aon en devoa razo ivez avat. Ar gorrien n'en em glevent ket mat-mat ganto. Zoken korrien dereat a-walc'h evel Thorin hag e vignoned e soñje dezho e oant brell (ar pezh zo un dra vrell-tre da soñjal), pe a veze enoeet ganto. Rak lod elfed o chigard hag a ra goap outo, ha dreist-holl ouzh o barv.

"Arsa, arsa !" eme ur vouezh. "Sell 'ta piv ! Bilbo an hobbit war ur pone, ma den mat ! Ha n'eo ket dudius ?"

"Souezhusat ar bamusañ !"

Neuze e krogjont gant ur ganaouenn ken lu hag an hini am eus diskrivet en he fezh. En diwezh e teuas unan anezho, un den yaouank mentet-uhel, a-douez ar gwez da stouiñ dirak Gandalf ha Thorin.

“Donemat en draoñienn !” emezañ.

“Ho trugarekaat !” eme Dhorin war un ton kintus a-walc’h ; dija avat e oa Gandalf diskennet diwar e varc’h hag e-mesk an elfed, o komz laouen ganto.

“Dihentet oc’h un tammig,” eme an elf : “da lavaret eo, mar fell deoc’h tizhout ar wenodenn nemeti a gas da du all ar stêr ha d’an ti pelloc’h. War an hent mat e viot lakaet ganimp, met gwelloc’h e vije deoc’h mont war droad betek ma viot en tu all d’ar pont. Ha chom a reot ur pennadig da ganañ ganimp, pe mont war-eeun ? Emeur o fardañ koan du-hont,” emezañ. “Klevet a ran c’hwezh an tantadoù evit keginañ.”

Skuizh evel ma oa e vije Bilbo bet plijet o chom ur predig. N’eus ket da c’hwitañ war kanoù an elfed, e miz Mezheven dindan ar stered, mard oc’h dedennet gant hevelep traoù. Hag ivez e vije bet plijet o rannañ un nebeud komzoù prevez gant an dud-se a ziskoueze anavout e anvioù ha pep tra diwar e benn, daoust ma n’en devoa biskoazh o gwelet a-raok. Soñjal a rae dezhañ e c’hallje o ali diwar-benn o flanedenn bout dedennus. An elfed a oar kalz traoù, ha tud dreist int evit a sell ouzh ar c’heleier, ha gouzout a reont kement tra a c’hoarvez gant pobladoù ar vro, ken buan ha red an dour, pe vuanoc’h.

A-du gant koan an abretañ ar gwellañ avat e savas an holl gorrien kerkent goude, ha ne fellas ket dezho chom. An holl a gemeras penn an hent, en ur gas o foneed, betek ma voent degaset d’ur

wenodenn vat hag evel-se, en diwezh, betek glann ar stêr end-eeun. Tizh ha trouz a oa gant red an dour, evel ma vez gant stêrioù ar meneziou d'un abardaez en hañv, pa vez an heol bet a-hed an devezh war an erc'h pell en nec'h. Ne oa aze nemet ur pont maen strizh ha divardell, strizh kement ha reiñ tremen d'ur pone ; ha ret e voe dezho e dreuziñ, goustadik ha gant evezh, unan-hag-unan, pep hini o kas e bone war-bouez ar rañjenn. An elfed o devoa degaset łeterniou skedus betek ar c'hlann, ha kanañ a rejont un ton laouen tra ma tremene ar strollad.

"Na soubit ket ho parv en eon, Tad !" a hopjont da Dhorin, a oa stouet tost betek e barlochoù. "Hir a-walc'h int hep bout douret !"

"Diwallit na zebrfe Bilbo an holl wastilli !" a youc'hjont. "Re dev eo c'hoazh evit tremen dre doulloù-alc'hwezioù !"

"Mik, mik, Tud Vat ! Ha nozvezh vat deoc'h !" eme C'handalf, a zeue da ziwezhañ. "Skouarnoù o deus an traoñiennoù, ha lod elfed o deus teodoù re laouen. Nozvezh vat deoc'h !"

Hag evel-se en diwezh e tizhjont-holl an Ti Degemerus Diwezhañ hag e kavjont e zorioù digor-frank.

Iskis eo pegen buan e vez kontet an traoù zo mat da gaout hag an devezhioù zo mat da dremen, ha n'int ket gwall zedennus, tra ma vez savet istorioù brav diwar traoù diaes, fromus, ha kriz zoken, a ranker tremen amzer ouzh o c'hontañ evelato. Pell e chomjont en ti mat-se, pevarzek devezh d'an nebeutañ, ha diaes e voe dezho mont kuit. Eürus e vije bet Bilbo o chom eno da virviken — zoken mar lakaomp e vije bet kaset dre un het war-eeun d'e doull-hobbit en-dro hep an disterañ trubuilh. Ha koulskoude

n'eus ket kalz da lavaret war divoud o chomadur.

Ur mignon d'an elfed e oa an ozhac'h — unan eus an dud-se o devoa o zadoù kemeret perzh en istorioù iskis kent deroù an Istor, brezelioù ar gobilined fallakr hag an elfed hag an dud kentañ en Norzh. Er mare ma c'hoarvez hon istor e oa c'hoazh tud o devoa elfed hag harozed eus an Norzh da c'hourdadoù, hag en o fenn e oa Elrond, ozhac'h an ti.

Ken hael ha kaer e oa e zremm ha hini un aotrou elf, ken kreñv e oa hag ur c'hadour, ken fur hag un hudour, ken keheladus hag ur roue korr, ha ken hegarat hag an hañv. E meur a gontadenn e kemer perzh, met e kontadenn planedenn veur Bilbo ez eo bihan e roll, a-bouez avat, evel ma welot, mar c'hoarvez ganimp biken echuiñ ganti. Disi e oa e di mar plije d'an den debriñ, pe gousket, pe labourat, pe gontañ marvailhoù, pe ganañ, pe end-eeun azezañ ha prederiañ, pe gement-se holl kemmesket brav. An traoù fallakr ne zeuent ket tre en draoñienn-se.

Plijet e vijen mar bijen amzer da gontañ deoc'h un nebeud eus ar marvailhoù pe unan pe ziv eus ar c'hanaouennoù a glevjont en ti-se. An holl anezho, ar poneed en o zouez, a zeuas yec'hed ha nerzh enno en-dro goude un nebeud devezhioù du-hont. Prederiet e voe o dilhad koulz hag o bloñsoù, o imor hag o goanag. Leuniet e voe o seier a voued hag a bourvezioù skañv da zougen met magus a-walc'h d'o c'has en tu-hont da odeoù ar menez. Gwellaet e voe o raktresoù gant an alioù furañ. Evel-se e teuas derc'hent ar goursav-hañv, ha dav e oa dezho kemer penn an hent adarre da gentañ bann heol beure ar goursav-hañv.

Elrond a ouie pep tra diwar-benn ar runoù a bep

doare. En deiz-se e sellas ouzh ar c'hlezeier o devoa degaset eus toull an trolled, hag e lavaras : "Ar remañ n'int ket bet graet gant trolled. Klezeier kozh int, klezeier kozh-tre eus Elfed Uhel ar Gornaoueg, ma c'herentiad. E Gondolin e voent graet evit Brezelioù ar Gobilined. Eus teñzor un aerouant pe eus preizh ur gobilin e teuont emichañs, rak meur a oadvezh zo e voe distrujet ar geoded-se gant erevent ha gobilined. Hemañ, Thorin, zo anvet Orkrist hervez ar runoù, da lavaret eo an Diskolper-gobilin e yezh hen Gondolin ; ul lavnenn vrudet e oa. Hemañ, Gandalf, e oa Glamdring, ar Morzholier-enebour, a voe douget gant roue Gondolin. Dalc'hit mat i !"

"Mendare penaos int deuet e kerz an trolled," eme Dhorin en ur sellet ouzh e gleze gant pled nevez.

"Ne c'hallan ket lavaret," eme Elrond, "met da grediñ zo o devoa ho trolled preizhet preizherion all, pe gavet aspadennoù eus laeroñsioù kozh en un toull bennak er menezioù hen. Klevet em eus ez eus c'hoazh teñzorioù ankouaet da gavout e mougevioù dilezet mengleuzioù Moria, abaoe brezel ar gorrien hag ar gobilined."

Thorin a brederias war ar c'homzoù-se. "Gant doujañs e talc'hin ar c'hleze-mañ," emezañ. "Ra ziskolpo gobilined adarre ur wezh c'hoazh !"

"Un het a vo sevenaet dizale er menezioù moarvat !" eme Elrond. "Diskouezit ho kartenn din bremañ avat !"

He c'hemer a reas ha sellet pell outi, ha hejañ e benn ; rak mar ne save ket a-du-krenn gant ar gorrien hag o c'harantez evit an aour e kasae an erevent hag o fallagriezh kriz, ha glac'hariñ a rae pa goune dismantr kêr Zale hag he c'hleier laouen, ha glannoù devet ar Stêr-Red voull. Edo kresk ledan arc'hant al loar o parañ. Sevel a reas ar

gartenn er vann hag ar gouloù gwenn a skedas a-dreuz dezhi. “Petra eo kement-se ?” emezañ. “Lizherennoù-loar zo amañ, ouzhpenn ar runoù eeun a lavar « pemp troatad uhel an nor ha tri a c'hell kerzhet a-skoaz. » ”

“Petra eo al lizherennoù-loar ?” a c'houlennas an hobbit, birvilh ennañ. Karout a rae ar c'hartennoù, evel ma'm eus lavaret deoc'h kentoc'h ; ha plijout a rae ar runoù hag al lizherennoù hag ar skrituriou ijinus dezhañ, petra bennak ma oa e skritur-eñ un tammig evel skrabadennoù yar.

“Runoù eo al lizherennoù-loar, nemet ne c'haller ket o gwelet,” eme Elrond, “pa seller war-eeun outo. Ne c'hellont bout gwelet nemet pa vez al loar o parañ a-dreñv dezho, ha, war ar marc'had, pa vezont eus an doare ijinusañ, e rank bout ul loar heñvel he stumm hag he mare ouzh hini an deiz ma voent skrivet. Ar gorrien o ijinas, ha gant pluñvennoù arc'hant en o skrivent, evel ma c'hallfe ho mignoned lavaret deoc'h. Moarvat e voe ar re-se skrivet d'ur goursav-hañv pa oa al loar war he c'hresk, pell amzer zo.”

“Petra a lavaront ?” eme C'handalf ha Thorin a-unvouezh, feuket un tammig marteze abalamour ma oa Elrond an hini en devoa dizoloet kement-se da gentañ, petra bennak ma ne oa bet degouezh ebet kentoc'h e gwirionez, ha ma ne vije ket bet unan all kent Doue a oar pe da vare.

“Bezit e-kichen ar maen louet pa skoio ar borzevelleg,” a lennas Elrond, “hag an heol o vont da guzh gant gouloù diwezhañ Devezh Durin a baro war an toull-alc'hwez.”

“Durin, Durin !” eme Dhorin. “Tad tadoù ar c'hoshañ gouenn a Gorrien, an Hirvarveged, e oa hennezh, ha ma c'hentañ gourdad : me eo e hêr.”

"Petra eo Devezh Durin neuze ?" a c'houlennas Elrond.

"Kentañ devezh Bloavezh Nevez ar gorrien," eme Dhorin, "evel ma tleje an holl gouzout, eo kentañ devezh loar ziwezhañ an Diskar-amzer, war treuzoù ar Goañv. Devezh Durin a reomp dioutañ c'hoazh pa vez loar ziwezhañ an Diskar-amzer hag an heol kevret en oabl. Kement-se n'hor sikouro ket kalz avat, 'm eus aon, rak dreist hor barregezh eo divinout pegoulz e tistroiö hevelep mare."

"Setu a chom da welet," eme C'handalf. "Ha traoù all zo skrivet ?"

"Hini da vout gwelet dre al loar-mañ," eme Elrond, ha resteuler a reas ar gartenn da Dhorin ; ha neuze e tiskennjont betek an dour da arvestiñ ouzh korolloù ha kanoù an elfed e derc'hent ar goursav-hañv.

Ur beure goursav-hañv ker brav ha fresk ha ma c'halled hetiñ e oa ar beure war-lerc'h : oabl glas ha koumoulenn ebet, hag an heol o tañsal war an dour. Loc'hañ kuit a rejont neuze war o foneed e-mesk kanoù a gimiad hag a dizh mat, darev o c'halon en o c'hreiz evit muioc'h a droioù-kaer, ha gant an anaouedegezh eus an hent a rankent heuliañ a-dreuz ar Menezioù Latarek etrezek an douaroù pelloc'h.

*Pennad IV*

# DREIST AR MENEZ HA DINDAN AR MENEZ

Bez' e oa kalz gwenodennoù pouez-krec'h dezho a gase da greiz ar menezioù-se, ha kalz odeoù da dremen dreisto. Met touelloù ha tunennoù e oa an darn vuiañ eus ar gwenodennoù, ha ne gasent da neblec'h pe da zibennoù fall ; ha hentet e veze an darn vuiañ eus an odeoù gant traoù fallakr ha riskloù spontus. Gant harp alioù fur Elrond ha gouiziegezh hag eñvor Gandalf e kemeras ar gorrien hag an hobbit an hent mat a gase d'an ode vat.

Devezhiennoù hir goude m'o devoa pignet e-maez an draoñienn ha lezet an Ti Degemerus Diwezhañ miltirioù adrezo e oant bepred o vont war-grec'h ha war-grec'h ha war-grec'h. Ur wenodenn ziaes hag ur wenodenn risklus e oa, un hent kammdroiek hag unan digenvez hag unan hir. Bremañ e c'hallent teuler selloù a-dreñv war an douaroù o devoa kuitaet, astennet adrezo pell en traoñ. Pell, pell-tre er Gornaoueg, el lec'h ma oa glas ha dispis an traoù, du-hont e ouie Bilbo en em lede e vro-eñ enni traoù diarvar ha klet, hag e doullig-hobbit. Kridienniñ a reas. Yen-sklas e teue anezhi amañ el laez, ha skiltr e teue an avel a-douez ar reier. A-wezhioù ivez e ruilhe melloù bloc'hadoù maen war-draoñ d'ar pimperlamm gant tor ar menez, lezet ma vezent da vont gant heol kreisteiz o parañ war an erc'h, hag e tremenent en o zouez (ar pezh a oa ur chañs), pe dreist o fennoù (ar pezh a oa trechalus). Diskonfortus ha sklas e

veze an nozvezhioù, ha ne gredent ket kanañ pe gomz re uhel rak iskis hag enkrezus e oa an heklevioù, ha war a hañvale ne blije ket d'an didrouz bout torret — nemet gant trouz an dour ha klemm an avel ha strak ar mein.

"Emañ an hañv o vont gant e hent du-hont en traoñ," a soñjas Bilbo, "hag emeur o foenna hag o tinellat. Er reol-se e vo bet eostet ha mouaret kent ma vimp krog da ziskenn gant an tu all zoken." Hag ar re all a oa o chaokat soñjoù ken du all, petra bennak m'o devoa komzet laouen eus treuziñ ar menezioù p'o devoa lavaret kenavo da Elrond e goanag ur beurevezh goursav-hañv, hag eus marc'hegañ dillo a-dreuz an douaroù en tu all. War o meno o devije marteze tizhet an nor guzh er Menez Distro dres da vare loar gentañ an Diskar-amzer, a oa tost-tre bremañ — "ha Devezh Durin e vo marteze" emezo. Gandalf hepken en devoa graet un hej d'e benn, dilavar. Ar gorrien ne oan ket tremenet dre eno abaoe kalz a vloavezhioù, met Gandalf a oa bet eno, ha gouzout a rae pegen kresket e oa ar gwall hag an arvar er Gouelec'h, abaoe m'o devoa an erevent skarzhet mab-den diouzh an douaroù, ha m'o devoe ar gobilined paotet dre guzh goude emgann mengleuzioù Moria. Zoken raktresoù mat hudourioñ fur evel Gandalf pe vignoned vat evel Elrond a c'hell bout faziet pa vezer e kantrenoù arvarus en tu all da Or ar Gouelec'h ; ha fur a-walc'h un hudour e oa Gandalf evit er gouzout.

Gouzout a ouie e c'hallje un dra zic'hortoz bennak c'hoarvezout, hag a-vec'h ma krede goanagiñ e tremenjent hep darvoudenn spontus ebet dreist ar menezioù divent hag uhel-se gant pikernioù digenvez ha traoñiennoù ma ne oa roue ebet o ren.

Ne rejont ket. Mat e oa pep tra, betek ma kejjont un deiz ouzh ur barr-arnev — muioc'h eget ur barr-arnev, un emgann barroù-arnev. Gouzout a rit pegen spontus e c'hell ur gwir varr-arnev bras bout en douaroù izel hag e traoñienn ur stêr ; dreist-holl pa gej ha tarzh daou vell barrad-arnev an eil ouzh egile. Spontusoc'h c'hoazh e vez kurun ha luc'hed er menezioù diouzh noz, pa zeu korventennoù eus ar Reter hag ar Gornaoueg da vrezeliñ. Tarzhañ a ra al luc'hed ouzh ar c'hernioù, ha krenañ a ra ar reier, ha melloù strakadennoù a frailh an aer hag a ruilh hag a dorimell tre e pep mougev hag e pep toull ; ha leun e vez an deñvalijenn a drouz bec'hius hag a c'houloù trumm.

Biskoazh n'en devoa Bilbo gwelet pe ijinet hevelep tra. Edont uhel en ul lec'h strizh, gant un islonk spouronus a-us un draoñienn deñval diouzh un tu. Eno e oant goudoret evit an nozvezh dindan ur roc'hell war-valir, ha gourvezet e oa dindan ur pallenn ha krenañ a rae penn-kil-ha-troad. Pa daole ur sell er-maez dindan gouloù al luc'hed e wele e oa ar ramzed-maen deuet er-maez en tu all d'an draoñienn, hag e oant o c'hoari bannañ reier an eil ouzh egile, hag ouzh o zapout, hag ouzh o stlepel en deñvalijenn ma tarzhent e-touez ar gwez pell izeloc'h, pe ma trailhent a-dammoùigoù en ur strakal. Avel ha glav a zeuas neuze, hag an avel a skourjezas ar glav hag ar grizilh da bep tu, en doare ma ne oa ur roc'hell war-valir goudor ebet. Gleb-teil e voent dizale hag o foneed a chome gant o fenn izel hag o lost etre o garioù, ha lod anezho a oa o c'hwirinat gant ar spont. Klevet a raent ar ramzed o tirollañ da c'hoarzhin hag o yudal e pep lec'h war diribinoù ar menezioù.

"Fall-put an traoù !" eme Dhorin. "Mar n'omp ket skubet gant an avel, pe veuzet, pe foeltret, e vimp

dastumet gant ur ramz bennak ha stlapet uhel er vann evel ur velldroad."

"Ac'hanta, mard anavit gwelloc'h lec'h pe lec'h, kasit-ni di !" eme C'handalf, a oa moulbennet-bras ha na oa tamm laouen ebet gant ar ramzed e-unan.

En diwezh e tivizjont kas Fili ha Kili da glask gwelloc'h goudor. Lemm-tre e oa o daoulagad, ha dre ma oant ar re yaouankañ eus ar gorrien, eus hanter-kant vloaz pe war-dro, ez eo ganto e tegouezhe hevelep kefridioù peurliesañ (pa c'halle an holl gwelet ne dalvezje da vann ebet kas Bilbo). N'eus tra welloc'h eget klask pa venner kavout un dra bennak (kement-se a lavaras Thorin d'ar gorrien yaouank, da vihanañ). Un dra bennak a gaver sur a-walc'h peurliesañ, mar klasker, nemet ne vez ket atav dik ar pezh a venned diskoachañ. Ar pezh a c'hoarvezas en degouezh-mañ.

Dizale e tistroas Fili ha Kili en ur skrampañ hag en ur spegañ er reier evit stourm ouzh an avel. "Ur vougev sec'h hon eus kavet," emezo, "nepell diouzh ar c'horn kentañ ; gallout a rafe poneed hag all mont e-barzh."

"Ha *pizh* hoc'h eus he furchet ?" eme an hudour, a ouie pegen dibaot e oa ar mougevioù dieub er menez.

"Ya, ya !" emezo, daoust ma c'halle an holl gouzout ne c'hallent ket bout bet pell enni, "N'eo ket ken bras-se, ha n'eo ket don."

Kement-se, evel-just, eo ar pep risklusañ er mougevioù : ne ouzer ket pegen don int, a-wezhioù, pe da be lec'h e kas ur riboul a-dreñv, pe ar pezh a vez o c'hortoz e-barzh. Un doare mat a-walc'h evelato a oa gant keleier Fili ha Kili. Neuze e savjont-holl ha prientiñ dilojañ. Edo an avel o yudal hag an arnev o c'hrozmolat c'hoazh, ha bec'h o devoe o vont war-raok, int hag o foneed. Ne oa ket

hir-mat an hent avat, ha dizale en em gavjont dirak ur pikol roc'hell a valire war ar wenodenn. Dre ober an dro anezhi e kaved ur volz izel e tor ar menez. Lec'h a oa kement ha reiñ tremen d'ar poneed gant ur vountadenn goude bout o disammet ha dizibret. Pa oant o tremen dindan ar wareg e voe mat dezho klevet an avel hag ar glav er-maez e-lec'h tro-dro dezho, hag em gavout gwarezet diouzh ar ramzed hag o reier. An hudour avat ne denne riskl ebet warnañ. Enaouiñ e vazh-hud a reas — evel m'en devoa graet en deiz-se e sal-degemer Bilbo a hañvale bout ken pell en tremened, mard hoc'h eus soñj — hag en he gouloù e furchjont ar vougev eus an eil penn d'egile.

Bras-mat e oa evit doare, ne oa ket re ledan na re gevrinus avat. Sec'h e oa he leur, ha kornioù klet a oa enni. Lec'h a oa en ur penn dezhi evit ar poneed ; hag eno e chomjont (laouen-bras gant ar c'hemm), o tivogediñ hag o chagellat en o seier-mojell. Oin ha Gloin e fellas dezho ober un tantad e toull an nor da sec'hañ o dilhad, met Gandalf a nac'has krenn. Neuze ez astennjont o zraoù gleb war al leur hag e kemerjont reoù sec'h diouzh o fakadoù ; da c'houde e kempennjont klet o fallennoù, e tennjont o c'hornioù hag e c'hwezhjont gwalennoù-moged, a voe troet gant Gandalf e livioù liesdoare ha lakaet da zañsal a-rez ar sel d'o diduiñ. Flapennañ ha flapennañ a rejont, ha disoñjal ar gorventenn, ha komz eus ar pezh a raje pep hini gant e lodenn eus an teñzor (p'o devije he faket, ar pezh na hañvale ket bout ken dic'hallus-se d'an ampoent) ; hag evel-se e vanjont kousket unan-ha-unan. Hag ar wezh diwezhañ e voe ma rejont gant ar poneed, ar pakadoù, ar bec'hioù, ar c'hlavioù hag ar binvioù a bep doare o devoa kaset ganto.

En nozvezh-se e teuas anat e oa bet un dra vat kas Bilbo vihan ganto, goude pep tra. Rak evit abeg pe abeg ne zeuas ket ar c'housk dezhañ e-pad pell ; ha pa vanas kousket e reas gwallhunvreoù euzhus. Hunvreal a reas en ur faout e strad ar vougev a zeue brasoc'h-brasañ, ha spontet-bras e oa met ne c'halle ket hopal pe ober tra estreget gourvez ha sellet. Da c'houde e hunvreas e tiflipe al leur dindanañ, ha riklañ a rae Bilbo — krog e oa da ziskenn, da ziskenn, Doue a oar betek pelec'h.

War-se e tihunas gant ur gourlamm braouac'hus, hag e tizoloas pegen gwir e oa un tamm eus e hunvre. Ur faout a oa digor e strad ar vougev, hag un tremen ledan a roe dija. Dihunet e oa bet e poent hag e koulz evit gwelet lost ar pone diwezhañ o vont diwar wel dre eno. Evel-just e laoskas ur pezh garmadenn, ker kreñv ur c'harmadenn ha ma c'hell un hobbit leuskel, ar pezh zo souezhus e-keñver o ment.

En ul lamm neuze e teuas gobilined er-maez, pikoloù gobilined, gobilined divent divalav, kalz gobilined, a-raok m'ho pije lavaret *reier ha kerreg*. C'hwec'h a oa evit pep korr, d'an nebeutañ, ha daou evit Bilbo zoken ; hag an holl em gavas tapet ha kaset dre ar faout a-raok m'ho pije lavaret *poulc'henn ha kailhastr*. War-bouez Gandalf avat. Un draig vat bennak a oa deuet diwar c'harmadenn Bilbo. Dihunet-krenn e oa bet Gandalf ganti en ur serr-lagad, ha pa zeuas gobilined da dapout peg ennañ e voe ul luc'hedenn vraouac'hus evel ar foeltr er vougev, ur c'hwezh par da hini ar poultr, ha meur a c'hobilin a gouezhas marv.

Ar faout a serras gant ur stlak, ha Bilbo hag ar gorrien a oa diouzh an tu fall anezhi ! Pelec'h edo Gandalf ? Nag i nag ar gobilined ne ouie, hag ar

gobilined ne c'hortozjont ket da c'houzout. Tapout krog e Bilbo hag er gorrien a rejont hag o foulzañ a-dizh. Don, don, teñval e oa, an doare duder na c'halle den nemet gobilined boaziet da vevañ e kalon ar menezioù gwelet a-dreuz dezhi. Ar ribouilioù du-se a groazie hag a luzie war bep tu, met ar gobilined a anave o hent, ken mat ha ma rit da vont d'an ti-post tostañ ; ha d'an traoñ, d'an traoñ e kase an hent, ha spontus e oa an diouer a aer. Gwall rust e oa ar gobilined, ha piñsañ a raent didruez, ha fic'hellat ha c'hoarzhin gant o mouezhioù maenek euzhus ; ha reuzeudikoc'h c'hoazh e oa Bilbo eget pa oa bet tapet gant an trolled dre e dreid. Hiraeziñ a reas c'hoazh hag adarre d'e doull-hobbit brav ha sklaer. Ne vije ket ar wezh diwezhañ.

Neuze e voe damchouloù ruz dirazo. Kregiñ da ganañ a reas ar gobilined, pe da goagal, en ur verkañ al lusk dre o zreid plat war ar maen, ha dre hejañ o frizonidi ivez.

*Klêk ! Drao ! Ar faout du !*
*Tap, pak ! Piñs, c'hwep !*
*Ha d'an traoñ, d'an traoñ betek Kêrc'hobilin*
*'Vi kaset, ma faotr !*

*Strap, kroz ! Frik, drailh !*
*Morzhol ha turkez ! Horzh ha gong !*
*Morzhoilhit, morzhoilhit, pell en traoñ !*
*Oc'ho, ma faotr !*

*Sut, stlak ! Skourjez, strak !*
*Sko ha kann ! Leñv ha blej !*
*Labour, labour ! Na gred ket grozmolat,*
*Pa lonk ha c'hoarzh ar Gobilined,*
*Tro-dro pell dindan zouar*
*En traoñ, ma faotr !*

Braouac'hus e oa evit gwir. Tregerniñ ouzh ar mogerioù a rae heklev pep *Klêk ! Drao !* ha *Frik, drailh !* ha c'hoarzh euzhus o *Oc'ho, ma faotr !* Re anat en holl e oa ster dre-vras ar ganaouenn ; rak neuze e kemeras ar gobilined skourjezoù d'o skourjezañ gant ur *sut, stlak !*, ha d'o lakaat da redek dirazo ker buan ma c'hallent ; ha meur a c'horr a oa dija o leñvañ hag o vlejal evel tud daonet pa strebotjont tre en ur vougev vras.

Sklêrijennet e oa gant ur mell tantad ruz en he c'hreiz, ha gant etevioù a-hed ar mogerioù, ha leun a c'hobilined e oa. An holl a c'hoarzhas hag a ribotas gant o zreid hag a stlakas o daouarn pa redas ar gorrien e-barzh (gant Bilbo gaezh da ziwezhañ hag an tostañ d'ar skourjezoù), tra ma oa ar gobilined maesaerion o leuskel youc'hoù hag o strapat o skourjezoù a-dreñv. Ar poneed a oa eno dija, stardet en ur c'horn ; hag an holl bakadoù ha bec'hioù a oa digor a-strew war al leur, gobilined ouzh o furchal, gobilined ouzh o c'hweshañ, gobilined ouzh o dornata, ha gobilined o regasal abalamour dezho.

Aon am eus e voe ar wezh diwezhañ ma weljont biskoazh ar poneed bihan dispar-se, en o zouez ul loenig gwenn laouen ha bagol a oa bet prestet gant Elrond da C'handalf, pa ne zere ket e varc'h ouzh gwenodennoù ar menezioù. Rak ar gobilined a zebr kezeg ha poneed hag ezen (ha traoù all euzhusoc'h a-galz), hag atav e vezont marnaoniek. Enno o-unan avat e soñje ar brizonidi d'an ampoent. Ar gobilined a chadennas o daouarn a-drek o c'hein hag a liammas an holl anezho en ur steudad, hag o stlejas betek penn all ar vougev gant Bilbo vihan o klask enebiñ e penn diwezhañ al lostad.

Aze en duder, war ur mell maen plat, e oa ur braouac'hus a c'hobilin e benn divent en e goazez,

ha gobilined armet a oa en o sav tro-dro dezhañ o tougen ar bouc'hili hag ar sabrennoù kromm a arveront. Hogen kriz, fallakr eo ar gobilined, ha fall eo o c'halon. Ne reont tra gaer ebet, met kalz reoù ampart a reont. Barrek int, pa reont bec'h, da doullañ ribouliou ha mengleuziou koulz ha forzh piv salv ar gorrien akuitañ, petra bennak ma vezont digempenn ha lous. Morzholioù, bouc'hili, klezeier, goustilhoù, pigelloù, turkez ha binvioù da c'harwaskañ ivez a reont mat-tre, pe a lakaont tud all da ober hervez o zresoù, anezho prizonidi ha sklaved a lakaont da labourat betek ma varvont diwar ziouer ag aer ha gouloù. N'eo ket diwirheñvel ez ijinjont lod eus ar mekanikoù o deus lakaet reuz er bed abaoe, en o zouez pergen ar gwikefreoù ijinus evit lazhañ un niver bras a dud war un dro, rak a-viskoazh o deus bourret rodoù ha kefluskerioù ha tarzhadennoù, hag ivez na labourat gant o daouarn dezho muioc'h eget na oa ret ; en amzer-se hag en douaroù-se avat ne oant ket aet war-raok (evel ma lavarer) ken pell-se. Ne vagent ket muioc'h a gasoni ouzh ar gorrien eget na raent ouzh pep den ha pep tra, ouzh ar re urzhiet ha bleunius pergen ; e rannvroioù zo o devoa korrien fallakr graet kevrederezh ganto zoken. Ouzh pobl Thorin avat o devoa un droukrañs dibar, en abeg d'ar brezel hoc'h eus klevet war e zivoud, na c'hoarvez ket en istor-mañ avat ; ha forzh penaos ne ra forzh ar gobilined eus piv a dapont, keit ha ma vez graet en un doare ampart ha kuzh, ha ma n'eo ket ar brizonidi e stad d'em zifenn.

"Piv eo an dud reuzeudik-se ?" eme ar Gobilin Meur.

"Korrien, hag an dra-mañ !" eme unan eus ar vleinerion, en ur sachañ war chadennoù Bilbo, ar pezh e lakaas da gouezhañ war-raok war e zaoulin.

"O c'havet hon eus pa oant o klask goudor en hor Porched-Tal."

"Petra a vennit ober aze ?" eme ar Gobilin Meur en ur dreiñ davet Thorin. "Netra a vat, m'en toufe ! O spiañ traoù prevez ma zud, moarvat ! Laeron, ne vijen ket souezhet gant ar cheloù ! Muntrerion ha mignoned d'an elfed, emichañs ! Deuit ! Petra hoc'h eus da lavaret ?"

"Thorin ar c'horr ouzh ho kourc'hemenn !" a eilgerias — ne oa nemet ul lavarenn seven, tra ken. "Eus an traoù a ziskredit hag a ijinit n'hon eus alberz ebet. Goudor e oamp o klask diouzh ur gorventenn er pezh a hañvale bout ur vougev zereat ha dieub ; netra ne oa pelloc'h diouzh hor soñj eget diaeziñ gobilined e nep doare." A oa gwir a-walc'h !

"C'hem !" eme ar Gobilin Meur. "Emezit-hu ! Ha krediñ a rafen goulenn petra e oac'h oc'h ober er menez, forzh penaos, hag a belec'h e oac'h o tont, ha da belec'h e oac'h o vont ? E gwirionez e karfen gouzout pep tra diwar ho penn. N'eo ket e talvezfe d'ur mad bennak evidoc'h, Thorin Dervskoed, re a draoù a ouzon war divoud ho pobl dija ; klevomp ar wirionez avat, pe un dra ziskonfortus-kenañ a brientin evidoc'h !"

"Bez' e oamp o veajiñ davet hor c'herent, hon nized ha nizezed, ha kentañ, eil, trede kendirvi, ha diskennidi all hon tadoù-kozh, a vev e tu Reter ar menez degemerus-kenañ-mañ," eme Dhorin, na ouie ket evit gwir petra lavaret a-droc'h-taol d'an ampoent, pa oa anat ne vije ket ar wirionez rik dereat tamm ebet.

"Ur gaouier eo, A Spouronus-Meurbet !" eme unan eus ar vleinerion. "Skoet eo bet meur a hini eus hon tud gant ar foeltr er vougev, pa bedjomp ar c'hrouadurioù-mañ da ziskenn ; ha ker marv ha mein ez int. Ha kement-se n'eo ket bet displeget

gantañ !" Astenn a reas ar c'hleze a oa bet douget gant Thorin, ar c'hleze a zeue eus kev an Trolled.

Ur gwir yudadenn euzhus a laoskas ar Gobilin Meur gant ar gounnar pa sellas outañ, hag e holl soudarded a skrignas o dent, a stokas o skoedoù hag a dripas. Kerkent o devoa anavet ar c'hleze. Kantadoù a c'hobilined a oa bet lazhet gantañ en e amzer, pa veze elfed velegan Gondolin ouzh o hemolc'hiñ er runioù pe ouzh o c'hannañ dirak o mogerioù. Orkrist, Diskolper-gobilined, eo an anv o devoa roet dezhañ, met Danter end-eeun a rae ar gobilined dioutañ. Kasoni a vagent outañ, ha muioc'h c'hoazh a gasoni a vagent ouzh nep piv en douge.

"Muntrerion ha mignoned d'an elfed !" a yudas ar Gobilin Meur. "Drailhit-i ! Kannit-i ! Dantit-i ! Malit-i ! Kasit-i da doulloù teñval leun a naeron, ha n'o lezit biken da welet ar gouloù en-dro !" Ken bras e oa e gounnar ma lammas diwar e gador ha ma sailhas war Dhorin gant e c'henoù digor.

Dres d'an ampoent e voe lazhet holl c'houleier ar vougev, hag an tantad bras a bignas, pouf ! en un tour a voged glas ha lugernus, war-eeun betek ar volz, ma tarzhas e fulennoù gwenn talarek e-touez an holl c'hobilined.

Dreist pep deskrivadur e voe ar yudadennoù, krozadennoù, koagadennoù, krozmoladennoù, gragailhadennoù ha blejadennoù, groumadennoù, foeltradennoù ha gwic'hadennoù ha rifadennoù a zeuas war-lerc'h. Meur a gantad kizhier gouez ha bleizi o vout rostet gorrek ent-bev kevret ne vijent ket bet dezho. Ar fulennoù a zeve toulloù er gobilined, ha ker fetis e oa an aer diwar ar moged a gouezhe da neuze diwar ar sel ma ne c'halle ket o daoulagad zoken sellet a-dreuz dezhañ. Dizale e voent o kouezhañ an eil re war ar re all hag o

ruilhañ a-verniadoù war al leur, o tantañ hag o reiñ taolioù pavioù hag oc'h en em gannañ evel pa vijent holl aet da sot.

A-daol-trumm e splannas ur c'hleze en e c'houloù-eñ. Bilbo er gwelas o vont rag-eeun dre ar Gobilin Meur pa oa en e sav, badaouet a-greiz e gounnar. Marv e kouezhas, hag ar soudarded c'hobilin a dec'has kuit en deñvalijenn a-zirak ar c'hleze en ur yudal.

Ar c'hleze a zistroas d'e c'houin. "Deuit war ma lerc'h, buan !" eme ur vouezh ferv ha sioul ; hag a-raok m'en devije Bilbo meizet ar pezh a oa c'hoarvezet e oa o piltrotat adarre, ker buan ma c'halle piltrotat, e dibenn ar steudad, a-hed riboulioù teñvaloc'h, ar garmadennoù e sal ar gobilined o vont da get tamm-ha-tamm adrekañ. Ur skleur tanav a oa ouzh o hentañ.

"Buanoc'h, buanoc'h !" eme ar vouezh. "Dizale e vo lakaet tan en etevioù en-dro."

"Un hanter frapadig !" eme Zori, a oa en dibenn tost da Vilbo, hag ur paotr dereat. Lakaat a reas an hobbit da bignat war e zivskoaz, par ma c'halle gant e zaouarn ereet, ha neuze e redjont war-raok, gant stirlink ar chadennoù ha meur a strebotadenn, dre ma n'o devoa dorn ebet da zelc'her o c'hempouez. Pell e chomjont hep ehanañ, hag e kreizig-kreiz ar menez en em gavent moarvat pa rejont.

Entanañ e walenn a reas Gandalf neuze. Gandalf e oa, anat deoc'h ; re a vec'h a oa warno avat d'an ampoent evit goulenn penaos e oa em gavet aze. Adarre e tennas e gleze, a luc'has adarre en deñvalijenn drezañ e-unan. Leskiñ gant kounnar a rae pa veze gobilined tro-war-dro ; ken splann hag ur flammenn c'hlas e oa bremañ, diwar ar blijadur da vout lazhet aotrou meur ar vougev.

Digudenn e voe troc'het ar chadennoù gobilin ha lakaet an holl brizonidi en o frankiz ker buan ha ma c'halled ober. Glamdring, ar Morzholier-enebour e oa anv ar c'hleze, mard hoc'h eus soñj. Kanner end-eeun a rae ar gobilined dioutañ, ha muioc'h eget Danter en e argasent mar galler. Orkrist ivez a oa bet saveteet, rak Gandalf en devoa e gaset gantañ ivez, dre e laerezh digant unan eus ar warded vraouac'het. E pep tra pe dost e soñje Gandalf; ha daoust ma ne c'halle ket ober pep tra e c'halle ober kalz evit mignoned enket.

"Hag an holl ac'hanomp zo amañ?" emezañ, en ur astenn e gleze da Dhorin en-dro gant ur stouadenn. "Gwelomp : unan — Thorin eo ; daou, tri, pevar, pemp, c'hwec'h, seizh, eizh, nav, dek, unnek ; pelec'h emañ Fili ha Kili ? Aze emaint ! Daouzek, trizek — hag aze emañ an aotrou Sac'heg : pevarzek ! Mat, mat-tre ! Gwashoc'h e c'hallje an traoù bout, ha gwelloc'h a-galz e c'halljent bout evelkent. Pone ebet, boued ebet, ha n'ouzomp ket ez-resis pelec'h emaomp, ha bandennadoù gobilined kounnaret zo krak adrekomp ! War-raok !"

War-raok ez ejont. Ar gwir a oa gant Gandalf : krog e voent da glevet trouzioù gobilined ha yudadennoù euzhus pell a-dreñv dezho er riboulioù o devoa heuliet. Primoc'h eget biskoazh e voent kaset war-raok gant kement-se, ha dre ma ne c'halle ket ar paourkaezh Bilbo mont ker buan, na pell alese — rak gouest eo ar gorrien da ren un tizh bras-meurbet pa vez ret, me 'lavar deoc'h — en e dapjont pep hini de dro d'e zougen war o c'hein.

Buanoc'h c'hoazh eget ar gorrien e red ar gobilined avat, hag ar gobilined-se a anave gwelloc'h an hent (ganto e oa bet toullet ar riboulioù), ha kounnaret-ruz e oant ; neuze, kaer o

devoa ober, e klevas ar gorrien ar garmadennoù hag ar yudadennoù o tont tostoc'h-tostañ. Dizale zoken e c'halljont klevet stlakadeg treid ar gobilined, kalz-kalz treid a hañvale bout krak er c'horn diwezhañ. Etevioù ruz o wilc'hañ a c'halled gwelet adreko er riboul e oant o hediñ ; ha skuizh-marv e teuent da vout.

"Perak, perak em eus biskoazh kuitaet ma zoull-hobbit !" eme ar paourkaezh aotrou Sac'heg en ur zarlammat war kein Bombur.

"Perak, perak em eus biskoazh kaset un hobbit bihan reuzeudik ganin da glask un teñzor !" eme ar paour-kaezh Bombur, a oa lart, hag a oa o trabidellañ, c'hwez o tiverañ a-hed e fri ken tomm ha ken spontet ma oa.

D'an ampoent e oa Gandalf a-dreñv, Thorin gantañ. En ur c'horn skwer e trojont. "Hanterdro !" a huchas. "Tennit ho kleze, Thorin !"

Ne oa netra all d'ober ; hag ar gobilined ne voent ket plijet. D'an daoulamm e trojont er c'horn en ur yudal a-bouez-penn, ha dirak o daoulagad saouzanet e kavjont Diskolper-gobilin, ha Morzho-lier-enebour o luc'hañ splann ha yen. Ar re a oa dirak a lezas o etevioù da gouezhañ hag a laoskas ur c'harmadenn ken bout lazhet. Muioc'h c'hoazh e yudas ar re a oa a-drek, ha lammat war-dreñv a rejont en ur dremen dreist ar re a rede d'o heul. "Danter ha Kanner !" a yudent ; ha mesk-ha-mesk en em gavjont dizale, hag ar pep brasañ anezho a oa o tistremen d'ar red dre an hent ma oant deuet.

Pell amzer a dremenas kent ma kredas hini anezho treiñ er c'horn. E-keit-se o devoa ar gorrien kendalc'het gant o hent, un hir, hir a hent a-hed ribouliou teñval rouantelezh ar gobilined. Pa verzas ar gobilined kement-se e lazhjont o etevioù, e lakajont botoù didrouzus en o zreid hag e

tibabjont o rederion herrañ, dezho an daoulagad hag an divskouarn lemmañ. Redek war-raok a reas ar re-se, ker prim ha kaerelled en deñvalijenn ha ken didrouz ha logod-dall, pe dost.

Setu perak ne voent ket klevet o tont, na gant Bilbo, na gant ar gorrien, na zoken gant Gandalf, na ne voent gwelet ganto kennebeut. Int avat a voe gwelet gant ar gobilined a rede didrouz adreko, rak Gandalf a leze e vazh da deuler ur skleur tanav evit sikour ar gorrien en o redadenn.

A-daol-trumm e voe Dori, a oa en dibenn adarre o tougen Bilbo, sachet war-dreñv en deñvalijenn. Garmiñ a reas ha kouezhañ ; hag an hobbit a ruilhas a-ziwar e gein en duder, a skoas e benn ouzh ur roc'hell galet hag a zisoñjas kement tra all.

*Pennad V*

# DIHUSTELLOÙ EN DEÑVALIJENN

Pa zigoras Bilbo e zaoulagad e klaskas gouzout ha digor e oant ; rak ken teñval e oa ha pa oant serr. Ne oa den neblec'h tro-dro dezhañ. Ijinit e spont 'ta ! Ne c'halle klevet tra, na gwelet tra, ha ne c'halle santout tra nemet mein al leur.

Gorrek-tre e savas hag ez eas a-dastorn war e barlochoù, betek ma stokas ouzh moger ar riboul danzouar ; tra ne gavas avat el laez pe en traoñ anezhi : tra ebet, arouez ebet a c'hobilined, arouez ebet a gorrien. Mezevellet e oa e benn, ha pell e oa a c'houzout pe dre du zoken e oant aet p'en devoa bet e sempladenn. E seizh gwellañ a reas evit divinout, ha pellik en em stlejas, betek ma kejas e zorn a-daol-trumm ouzh ar pezh a veizas evel ur walennig vetal yen a oa war leur ar riboul. Un darvoudenn a bouez bras e red e vuhez e voe kement-se, ne ouie ket avat. En e chakod e lakaas ar walenn, hogos hep soñjal ; sur a-walc'h ne hañvale ket bout talvoudus evit tra pe dra resis d'an ampoent. Ned eas ket gwall belloc'h, nemet ez azezas war al leur yen hag en em daolas d'ar gwashañ tristidigezh e-pad pell. Soñjal a reas ennañ e-unan o fritañ kig-sall ha vioù en e gegin-eñ — rak gouest e oa da santout en e askre e oa poent-bras pred pe bred ; kement-se avat e lakaas tristoc'h c'hoazh, tra ken.

Ne c'halle ket ijinañ ar pezh a oa d'ober ; na ne c'halle ijinañ ar pezh a oa c'hoarvezet ; na perak e

oa bet lezet war-lerc'h ; na perak, mard oa bet lezet war-lerc'h, ne oa ket bet tapet gant ar gobilined ; na perak zoken e oa e benn ken poanius. E gwirionez e oa bet o c'hourvez didrouz, diwelus ha disoñjet, e-pad pell en ur c'horn teñval-teñval.

Goude ur pennad e soñjas en e gorn-butun. Ne oa ket torr, ha setu a oa un dra bennak. Klask e yalc'h-vutun a reas neuze, hag un nebeud butun a oa enni, hag un dra bennak ouzhpenn e oa kement-se. Alumetez a glaskas neuze, ha ne gavas hini, ha peurzrailhet e voe e c'hoanag gant kement-se. Gwell a se evitañ, evel ma anzavas pa zeuas e skiant dezhañ en-dro. Doue a oar petra a vije bet desachet betek ennañ e-maez eus toulloù teñval el lec'h euzhus-se gant strak alumetez ha c'hwezh ar butun. Mantret-holl e voe avat d'an ampoent. Met dre bafalañ e holl chakodoù ha dre dastornañ tro-dro dezhañ davit alumetez e teuas e zorn war kroaz e glezeig — ar goustilhig en devoa bet digant an trolled, hag a oa bet disoñjet gantañ pe dost ; dre eurvad ne oa ket bet merzet gant ar gobilined, pa oa ouzh e zougen e diabarzh e vragoù.

E dennañ er-maez a reas neuze. Lugerniñ tanav a reas dirak e zaoulagad. "Ul lavnenn elfat eo ivez neuze", a soñjas ; "ha gobilined zo pellik ac'hann, met pell a-walc'h n'emaint ket koulskoude."

Frealzet e voe avat en un doare. Bravik e oa bout o tougen ul lavnenn bet fardet e Gondolin evit brezelioù ar gobilined e oa bet savet kement a donioù war o divoud ; hag ivez, merzet en devoa e veze ar gobilined fromet-bras gant hevelep armoù pa gejent trumm outo.

"Mont war ma c'hiz ?" a soñjas. "Ne dalv mann ebet ! Mont war gostez ? Ne c'haller ket ! Mont war-raok ? An dra nemetañ d'ober ! War-raok eta !" Sevel a reas neuze, ha piltrotat gant e glezeig

dalc'het dirazañ, e zorn all o tastornat ar voger, hag e galon o vont d'ar pimperlamm.

Sur a-walc'h e oa Bilbo da neuze er pezh a reer un enkadenn dioutañ. Ret eo deoc'h avat delc'her soñj ne oa ket ken enk evitañ ha ma vije bet evidon pe evidoc'h. N'eo ket an hobbited penn-kil-ha-troad evel an dud voutin ; ha goude pep tra, mard eo o zoulloù lec'hioù plijus ha laouen hag avelet mat, disheñvel-bras diouzh riboulioù ar gobilined, boazetoc'h egedomp int d'ar riboulioù evelkent, ha ne vezont ket dihentet aes e dan an douar — pa vez o fenn pare goude ur stokadenn. Didrouz-kaer e c'hellont fiñval ivez, ha kuzhat aes, ha pareañ en un doare marzhus diouzh kouezhadennoù ha bloñsadennoù, hag ur glad a furnez ha krennlavarioù fur o deus n'int biskoazh bet klevet gant an darn vrasañ eus an dud, pe zo bet ankouaet ganto pell zo.

Neoazh, ne vijen ket bet plijet o vout e bragoù an ao. Sac'heg. Didermen e hañvale ar riboul bout. Holl gement a ouie eo e kendalc'he war ziribin ingal a-walc'h ha war an hevelep tu bepred, daoust d'ur c'hildro ha d'ur pleg pe zaou. A vare da vare e oa odeoù a gase da gostez, evel ma ouie dre skleur e gleze pe dre e zorn ouzh ar voger. Eus ar re-se ne reas van, nemet evit o distremen buanoc'h gant aon rak gobilined pe draoù du hanter-ijinet o tont anezho. War-raok ez eas bepred, ha war-draoñ bepred ; ha c'hoazh ne gleve trouz ebet, war-bouez sarac'h divaskell ul logodenn-dall tost d'e skouarn a vare da vare, er spontas er penn kentañ, betek ma teuas re voutin evit e dregasiñ. N'ouzon ket pegeit e kendalc'has evel-se, o vont dre heg, disfiz ennañ o chom a-sav, war-raok, war-raok, betek ma teuas skuishoc'h eget skuizh. Evel p'en devije

kerzhet betek antronoz ha pelloc'h eget antronoz betek an devezhioù war-lerc'h.

A-greiz-holl hep an disterañ ragarouez e piltrotas, plaouf ! en dour ! Eec'h ! Yen-sklas e oa. Trumm e chomas a-sav. Ne ouie ket hag ur poull e oa war ar wenodenn, tra ken, pe ribl ur stêr zanzouar a dreuze an hent, pe glann ul lenn isdouarel don ha teñval. A-boan ma luc'he ar c'hleze. A-sav e chomas, ha gouest e voe da glevet, pa selaoue aketus, takennoù o kouezhañ unan-hag-unan eus un doenn diwelus en dour izeloc'h ; ne oa trouz all ebet avat, evit doare.

“Ur poull pe ul lenn eo neuze, ur stêr zanzouarel n'eo ket,” a soñjas. Ne grede ket avat patouilhat en deñvalijenn. Ne ouie ket neuñvial ; ha soñj a zeuas dezhañ, ivez, eus traoù flibous heugus, melloù daoulagad dall dispourbellet dezho, o widilañ en dour. Bez' ez eus traoù iskis o vevañ er poulloù hag el lennoù e kalon ar menezioù : pesked e neuñvias o zadoù e-barzh, Doue a oar pet bloavezh a-raok, ha biken ne oant aet er-maez en-dro, tra ma kreske o daoulagad diwar klask gwelet en duder ; traoù all gludekoc'h eget pesked zo ivez. Zoken er ribouliοù hag er c'heviοù bet graet gant ar gobilined evito o-unan ez eus traoù dianav dezho o vevañ, zo em silet e-barzh eus an diavaez evit gourvez en deñvalijenn. Lod eus ar c'hevioù-se, ivez, e kas o ganedigezh da oadoù kent ar gobilined, na rejont nemet o frankaat hag o c'henliammañ dre dremeniοù, hag ar berc'henned orin zo c'hoazh aze e korniοù iskis o fiñval dre guzh hag o vusat trodro dezho.

E deun al lec'h-se war glann an dour du e veve Gollum gozh, anezhañ ur boud bihan flibous. N'ouzon ket a be lec'h e teue, na piv pe betra e oa. Ur Gollum e oa-eñ — ken teñval hag an deñvalijenn,

war-bouez ur mell daoulagad ront ha disliv en e zremm voan. Ur skafig en devoa, ha roeñvat a rae didrouz-kaer war al lenn ; rak ul lenn e oa, ec'hon ha don ha sklas-marv. Gant treid bras stlapet dreist bardell ar vagig e roeñve, met nepred ne rae an disterañ roufenn war dremm al lenn. Eñ ne rae ket, nann. Dre e zaoulagad disliv, par da gleuzeurioù, e klaske pesked, a dape gant e vizied hir ker prim ha soñjadenn. Kig a gave mat ivez. Gobilined a gave mat, pa c'halle kaout ; met diwall a rae bout kavet ganto nepred. O zagañ dre ziadreñv a rae hepken, pa c'hoarveze ganto diskenn o-unanik betek lec'h pe lec'h war glann an dour, tra ma oa-eñ o kantren dre aze. Dibaot-kenañ a wezh e raent, rak santout a raent e oa un dra bennak displijus o kuzhat aze en traoñ, tre e gwrizioù ar menez. Deuet e oant betek al lenn, pa oant o toullañ riboulioù war ziribin pell a oa, ha merzet o devoa ne c'hallent ket mont pelloc'h ; war an tu-se ez echue o hent neuze, ha ne oa abeg ebet da vont gant an hent-se — nemet e vijent kaset di gant ar Gobilin Meur. A-wezhioù e teue c'hoant dezhañ da gaout pesked ag al lenn, hag a-wezhioù ne zistroas na gobilin na pesked.

War un enezenn roc'hek ha gludek e-kreiz al lenn e veve Gollum e gwirionez. D'an ampoent e oa o sellet a-bell ouzh Bilbo, gant e zaoulagad disliv par da lunedoù-hirwel. Bilbo ne c'halle ket e welet, met prederiet-bras e oa-eñ diwar-benn Bilbo, pa c'halle gwelet ne oa tamm ebet ur gobilin anezhañ.

Gollum a bignas en e skafig hag a loc'has kuit evel un tenn eus an enezenn, tra ma oa Bilbo en e goazez war ar c'hlann, war un dro berrek, erruet e penn e hent hag e penn e skiant. Trumm e tifoupas Gollum en ur vouskomz hag en ur sutal :

"Sstrinket ha breliñsset ra vimp, ma frizsiuss ! Ssed azse ur fesst a-zsoare ; un tamm ssaourus a

rafe dimp da nebeutañ, gollum!" Ha pa lavaras gollum e reas un trouz euzhus a glukerezh gant e gorzhailhenn. Setu penaos e oa deuet e anv, daoust ma rae atav "ma frizius" anezhañ e-unan.

Tost e-maez e groc'hen e lammas an hobbit pa voe e zivskouarn tizhet gant ar sutadenn, ha trumm e welas an daoulagad disliv paret warnañ.

"Piv oc'h-c'hwi ?" emezañ, en ur wintañ e c'houstilh dirazañ.

"Petra eo-eñ, ma frizsiuss ?" a guzulikas Gollum (a veze atav o komz outañ e-unan, dre ma n'en devoa biskoazh bet den da gomz outañ). Setu ar pezh a oa deuet da c'houzout, pa n'en devoa ket c'hoant bras da zebriñ d'an ampoent evit gwir, c'hoant da c'houzout hepken ; anez se, tapout en devije graet da gentañ, ha kuzulikat da c'houde.

"An ao. Bilbo Sac'heg on-me. Kollet em eus ar gorrien ha kollet em eus an hudour, ha n'ouzon ket pelec'h emaon ; ha ne fell ket din gouzout, mar gallan mont kuit hepken."

"Petra zso en e zsaouarn ?" eme C'hollum, en ur sellet ouzh ar c'hleze, na blije ket dezhañ tamm ebet.

"Ur c'hleze, ul lavnenn a zeu eus Gondolin !"

"Sssss," eme C'hollum, a zeuas seven-tre. "Martezse e chomots amañ hag e komzsots un tamm gant se, ma frizsiuss. Martezse 'plij an dihustelloù da se, martezse 'plij dezhsañ, hag e plij ?" C'hoant en devoa da ziskouez bout hegarat, evit ar mare d'an nebeutañ, ha betek m'en devije desket hiroc'h diwar-benn ar c'hleze hag an hobbit, hag e-unanik e oa evit gwir, ha mat e oa da zebriñ, ha naon en devoa Gollum evit gwir. Dihustelloù e oa ar pezh nemetañ a zeue d'e spered. Ober anezho, hag o diskoulmañ a-wezhioù, e oa bet ar c'hoari nemetañ en devoa biskoazh graet gant boudoù farsus all

azezet en o zoull gwezhall gozh, a-raok m'en devije kollet e holl vignoned ha ma vije bet argaset, e-unanik, ha m'en devije ruzet d'an traoñ, d'an traoñ, tre en deñvalijenn dindan ar menez.

"Mat-tre," eme Vilbo, en devoa c'hoant da vout a-du, betek m'en devije gouezet hiroc'h diwar-benn ar boud, hag e-unanik-penn e oa, ha ferv pe marnaoniek e oa, hag ur mignon d'ar gobilined e oa.

"C'hwi a c'houlenn da gentañ," emezañ, abalamour ma n'en devoa ket amzer da soñjal e dihustell pe zihustell.

Sutal a reas Gollum neuze :

*Petra eo diwelus e wriziennn*
*Zo uheloc'h eget gwezenn*
*Uheloc'h, uheloc'h bepred*
*Ha na gresk gwezh ebet ?*

"Aes !" eme Vilbo. "Ur menez, me 'soñj din."

"Aess e tivin ? Ret dezhsañ kensstrivañ ganimp, ma frizsiuss ! Mar goulenn prizsius, ha ne c'hell ket resspont, ni 'szebro eñ. Mar goulenn-eñ, ha ne c'hellomp ket resspont, neusze e raimps peszh a fell dezhsañ, hañ ? Ni a sziskouesz an hent er-maezs, ya !"

"A-du !" eme Vilbo, na gredas ket bout enep, hag a oa tost da lakaat e benn da darzhañ dre soñjal e dihustelloù a c'hallje mirout outañ a vout debret.

*Tregont marc'h gwenn war ur run ruz eo,*
*Da gentañ e chaokont*
*Da eil o louc'hoù a lezont*
*Difiñv e chomont da c'houde.*

Setu kement a oa bet gouest da c'houlenn — ar mennozh a zebriñ a oa en e benn un tamm. Kozh

a-walc'h e oa an dihustell, ivez, ha Gollum a anave ar respont ken mat ha c'hwi.

"Koszh tra, koszh tra !" a sutas. "Dent ! Dent! ma frizsiuss ; met c'hwec'h hepken hon euss !" Neuze e c'houlennas e eil dihustell :

*Divouezh e yud,*
*Diaskell e nij,*
*Dizant e tant,*
*Diveg e krozmol.*

"Ur pennadig !" a huchas Bilbo, a oa nec'het c'hoazh o soñjal en debriñ. Dre chañs en devoa bet tro ur wezh da glevet un dra bennak damheñvel, ha dre zastum e skiant e soñjas er respont. "An avel, an avel, evel-just," emezañ, ha kel laouen e oa ma savas unan war an tach. "Sede a luzio ar pezh fall a loenig danzouarel-se", a soñjas :

*Ul lagad en un dremm c'hlas*
*A welas ul lagad en un dremm c'hlas.*
*"Heñvel ouzh al lagad-se eo al lagad-mañ"*
*Eme al lagad kentañ,*
*"Met en ul lec'h izel,*
*Ket en ul lec'h uhel."*

"Ss, ss, ss," eme C'hollum. Pell, pell amzer e oa bet e dan an douar, hag o tisoñjal hevelep traoù e oa. Met dres pa oa Bilbo krog da gaout spi ne vije ket ar reuzeudig evit respont, Gollum a zastumas eñvorennoù eus oadvezhioù hag oadvezhioù hag oadvezhioù kent, pa veve gant e vamm-gozh en un toull e ribl ur stêr, "Sss, sss, ma frizsiuss," a lavaras. "An heol war an tommheoligoù eo sse, ya."

Met an doare dihustelloù-se, ker boutin war gorre an douar, a oa skuizhus evitañ. Ivez, degas a

raent d'e soñj devezhioù ma ne oa ket bet ken digenvez ha kildrouk ha heugus, ha fallaet e voe e imor. Gwashoc'h c'hoazh, naon a zeuas dezhañ ; un dra bennak diaesoc'h ha displijusoc'h a glaskas neuze ar wezh-mañ :

*Ne c'hell ket bout gwelet, ne c'hell ket bout santet,*
*Ne c'hell ket bout klevet, ne c'hell ket bout c'hweshaet*
*A-dreñv ar stered ha dindan ar runioù emañ-hi,*
*Ha leuniet e vez an toulloù goullo ganti.*
*Da gentañ e teu ha da c'houde,*
*Lazhañ ar c'hoarzh a ra, hag echuiñ ar vuhez.*

Gwazh a se evit Gollum, Bilbo en devoa klevet hevelep tra a-raok ; ha tro-dro dezhañ e oa ar respont, forzh penaos. "An deñvalijenn !" emezañ hep skrabañ e benn zoken, pe soñjal pelloc'h.

*Boestoù divudurun, dialc'hwez, dic'holo.*
*Teñzorioù alaouret avat zo enno,*

a c'houlennas evit gounit amzer, betek ma c'hallje soñjal en unan diaes-bras. Unan gozh hag aes-spontus e oa honnezh, d'e veno, daoust ma n'en devoa ket he lavaret gant ar gerioù boaz. Da gudenn skoemp e troas evit Gollum avat. Sutal a reas outañ e-unan, ha ne respontas ket evelkent ; mouskomz ha balbouzañ a rae.

Dihabask e teuas Bilbo goude ur pennadig. "Ma, petra eo ?" emezañ. "Ar respont n'eo ket ur gitell o virviñ, evel ma hañvalit soñjal hervez an trouz emaoc'h oc'h ober."

"Roit ur chañss dimp ; roet ur chañss dimp gantañ, ma frizsiuss... ss... ss."

"Ac'hanta," eme Vilbo goude bout roet un hir a chañs dezhañ, "petra eo ho respont ?"

A-greiz holl avat e teuas soñj da C'hollum eus abadennoù preizhañ neizhioù pell a oa, ha penaos e veze azezet dindan ribl ar stêr o kelenn d'e vamm-gozh penaos floupañ — "Vioù !" a huchas. "Vioù eo !" Goulenn a reas neuze :

*Dianal ha bev,*
*Sklas-marv ;*
*Nepred sec'hedik, atav oc'h evañ,*
*Jakoun distirlink en-dro dezhañ.*

D'e dro e soñje dezhañ e oa unan aes-spontus, dre ma veze atav o soñjal er respont. Ne c'halle ket avat kounaat tra pe dra welloc'h d'an ampoent, ker strafuilhet ma oa bet gant goulenn ar vioù. Ur gwall gudenn avat e oa evit Bilbo, n'en deveze nepred d'ober gant dour mar galle tremen heptañ. Me 'soñj din ez anavit ar respont, evel-just, pe ez oc'h gouest d'e zivinout en ur serr-lagad, pa'z oc'h azezet klet er gêr hep ar riskl da vout piaouet o tont da drubuilhañ ho prederiadennoù. Bilbo a yeas en e goazez hag a garzhas e c'houzoug ur wezh pe ziv, met respont ebet ne zeuas.

Goude ur pennadig e krogas Gollum da sutal dezhañ e-unan gant plijadur : "Ha plijuss eo, ma frizsiuss ? Ha chugonuss eo ? Ha sstrakuss c'hwek eo ?" Krog e oa da sellet pizh ouzh Bilbo a-dreuz an duder.

"Ur pennadig," eme an hobbit en ur gridienniñ. "Ur mell chañs am eus roet deoc'h bremaik."

"Ret eo deszhañ hastañ, hastañ !" eme C'hollum, a oa krog da vont e-maez e skafig davit Bilbo war ar c'hlann. Met pa lakaas e droad hir roeñvek en dour, ur pesk a lammas diwar e spont hag a gouezhas war bizied treid Bilbo.

"Eec'h !" emezañ, "yen ha gleb eo !" — ha neuze e tivinas. "Ur pesk ! Ur pesk !" a huchas. "Ur pesk eo !"

Gwall zipitet e voe Gollum ; met Bilbo a reas un dihustell all ken prim ha ma c'hallas, evit rediañ Gollum da zistreiñ d'e vag ha da brederiañ.

Dibav a oa war unpav, daoubav a azezas e-kichen war trifav, pevarfav en devoe un tamm.

Ne oa ket an amzer dereat evit an dihustell-se, met mall a oa war Vilbo. Gollum en devije bet kudennoù evit divinout marteze, mar bije bet lakaet d'ur mare all. Evit ar mare, pa vezed o komz eus pesked, "dibav" ne oa ket ken diaes, hag aes e oa ar peurrest da c'houde. "Ur pesk war un daolig, un den ouzh taol azezet war ur skaoñ, hag ar c'hazh en deus an drein", setu ar respont evel-just, ha dizale e voe roet gant Gollum. Goude-se e soñjas dezhañ e oa deuet an amzer da c'houlenn un dra bennak start ha spontus. Setu amañ ar pezh a lavaras :

> *An dra-mañ a zebr an holl draoù :*
> *Laboused, loened, gwez, bleunioù ;*
> *Krignat an houarn a ra, dantañ an dir ;*
> *Drailhañ mein kalet evit e bred hir;*
> *Lazhañ ar roueed, diskar ar c'hêrioù,*
> *Ha pladañ an uhelañ menezioù.*

Ar paourkaezh Bilbo a azezas en deñvalijenn en ur soñjal en holl anvioù an holl ramzed ha roñfled en devoa klevet komz diwar o fenn en istorioù, met hini anezho n'en devoa graet an holl draoù-se. Santout a rae e oa disheñvel-krenn ar respont ha dleet e oa dezhañ gouzout, met ne c'halle ket kounañ. Ar spont a grogas ennañ, ha fall evit ar preder eo kement-mañ. Gollum a grogas da vont er-maez eus e vag. Patouilhat a reas en dour ha

roeñvat betek ar c'hlann ; Bilbo ne c'halle ket gwelet e zaoulagad o tont davetañ. Evel peget ouzh e staoñ e oa e deod ; "Ne'm eus ket bet amzer ! Ne'm eus ket bet amzer" a venne huchal. Holl gement a zeuas er-maez avat en ur yudadenn drumm e voe :

"Amzer ! Amzer !"

Dre chañs zigemmesk e voe Bilbo saveteet. Rak hennezh e oa ar respont, evel-just.

Dipitet e voe Gollum ur wezh ouzhpenn ; hag o fuloriñ e oa, hag o skuizhañ diwar ar c'hoari ivez. Naon bras a oa deuet dezhañ diwar an abadenn e gwirionez. Ar wezh-mañ ne zistroas ket d'e vag. Azezañ en duder e-kichen Bilbo a reas. Setu a lakaas strafuilh spontus e Bilbo hag a stlabezas e skiant.

"Ret eo deszhañ lakaat ur goulenn dimp, ma frizsiuss, ya, yaa, yaaa. Ur goulenn hekpen c'hoaszh da resspont, ya, yaa," eme C'hollum.

Met Bilbo ne oa ket evit soñjal e goulenn pe c'houlenn, end-eeun, gant an dra zisplijus gleb yen-se a oa azezet tost dezhañ, hag a oa ouzh e balvata hag ouzh e beukañ. Em skrabañ a reas, em biñsañ : ne oa ket evit soñjal e tra pe dra c'hoazh.

"Goulenn dimp ! Goulenn dimp !" eme C'hollum.

Bilbo em biñsas hag em jodas ; kregiñ start en e glezeig a reas ; tastornat en e chakod gant e zorn all a reas zoken. Aze e kavas ar walenn en devoa dastumet en tremen hag en devoa ankounac'haet.

"Petra zo em chakod ?" a lavaras a vouezh uhel. Outañ e-unan e oa o komz, met Gollum a gredas e oa un dihustell, ha strafuilhet-bras e voe.

"Ket jusst ! Ket jusst !" a sutas. "N'eo ket jusst, ma frizsius, nekwir, goulenn diganimp petra zso en e ssakodoù louss ?"

Bilbo, pa welas ar pezh a oa c'hoarvezet ha dre ma n'en devoa netra gwelloc'h da c'houlenn, a chomas peg ouzh e c'houlenn. "Petra zo em chakod ?" a c'houlennas a vouezh fraeshoc'h.

"S-s-s-s-s," a sutas Gollum. "Tri resspont e rank an dra-sze reiñ dimp, ma frizsiuss, tri resspont."

"Mat-tre ! Divinit 'ta !" eme Vilbo.

"Daouarn !" eme C'hollum.

"Gaou," eme Vilbo, a oa dre chañs dres o paouez tennañ e zorn er-maez eñ-dro. "Divinit c'hoazh !"

"S-s-s-s-s," a lavaras Gollum, strafuilhetoc'h c'hoazh eget biskoazh. Soñjal a reas e kement tra a zalc'he en e chakodoù-eñ : drein pesked, dent gobilined, kregin gleb, un tamm eus askell ul logodenn-dall, ur maen lemm da lemmañ e zent warnañ, ha traoù heugus all. Klask a reas soñjal en traoù a veze dalc'het en o chakodoù gant an dud all.

"Kontell !" emezañ en diwezh.

"Gaou !" eme Vilbo, en devoa kollet e hini ur pennad a oa. "Respont diwezhañ !"

Bez' e oa Gollum da neuze en ur stad gwall falloc'h eget ma oa p'en devoa Bilbo lakaet goulenn ar vi dezhañ. Sutal a rae, ha skopitellat ha horjellañ war-raok ha war-dreñv, ha skeiñ e dreid ouzh al leur, ha gwidilañ ha korvigellañ ; ne grede ket avat foeltrañ e respont diwezhañ.

"Ac'hanta !" eme Vilbo. "Emaon o c'hortoz !" Klask a rae diskouez bout balc'h ha laouen, met ne ouie ket diarvar pe zibenn a vije d'ar c'hoari, ha divinout a raje Gollum pe get.

"Echu eo !" emezañ.

"Poell, pe netra !" a wic'has Gollum, ar pezh na oa ket gwall reizh — c'hoari war daou respont war un dro.

"Gaou an daou," a huchas Bilbo, frealzet-bras ; ha kerkent e lammas en e sav, e harpas e gein ouzh ar

voger dostañ, hag ez astennas e glezeig. Gouzout a rae, evel-just, e oa c'hoari an dishustelloù unan nevet ha kozh-Noe, hag ar boudoù fallakr zoken o devoa aon rak flipañ pa c'hoarient. Santout a rae avat ne c'halle ket fiziout en dra flibous-se evit delc'her d'e c'her pa oa ret. Forzh pe zigarez a vije mat dezhañ evit diflipañ. Ha goude pep tra, ne oa ket bet ar goulenn diwezhañ ur gwir zihustell hervez al lezennoù kozh.

Bezet pe vezet, Gollum ne zeuas ket dezhañ diouzhtu. Ar c'hleze a c'halle gwelet e dorn Bilbo. Azezañ a reas, difiñv, o krenañ hag o vouskomz. En diwezh ne c'hallas ket Bilbo gortoz pelloc'h.

"Neuze ?" emezañ. "Hag ho promesa ? Mont kuit a vennan. Ret eo deoc'h diskouez an hent din."

"Ha kement-sse hon euss lavaret, prizsius ? Diskouezs d'ar Ssac'hegig divalav an hent da vont ermaezs, ya, ya. Met petra zo en e ssakodoù, hañ ? Poell n'eo ket, prizsius, met netra n'eo ket. O nann ! Gollum !"

"N'eo ket ho putun," eme Vilbo. "Ur bromesa zo ur bromesa."

"Imoret-fall eo, mall warnañ, prizsius," a sutas Gollum. "Met gortozs a rank, hag e rank. Ne c'hellomp ket mont dre ar riboulioù ker buan. Ret eo dimp mont davit traoù da gentañ, ya, traoù evit hor ssikour."

"Ac'hanta, grit buan !" a lavaras Bilbo, frealzet gant keloù disparti Gollum. Soñjal a rae dezhañ ne oa kement-se nemet un digarez, ha ne oa ket Gollum e-soñj da zistreiñ. A betra e oa Gollum o komz ? Petore tra dalvoudus a c'halle mirout war al lenn deñval ? Faziet e oa avat. Mennet e oa Gollum da zistreiñ. Fuloret e oa d'an ampoent, ha marnaoniet. Hag ur reuzeudik a grouadur drouk e oa anezhañ, hag ur raktres a oa en e benn end-eeun.

E enezenn ne oa ket gwall bell, ha Bilbo ne ouie ket diwar he fenn, ha du-hont en e guzhiadell e vire un nebeud traezoù euzhus, hag un dra gaer-tre, hollgaer, ha marzhus-kenañ. Ur walenn en devoa, ur walenn aour, ur walenn brizius.

“Ma frof-bloazsiad !” a vouskomzas dezhañ e-unan, evel m'en devoa graet alies en devezhioù teñval didermen. “Setu ar pezhs a fells dimp bremañ, ya ; ezhsomm hon euss !”

Ezhomm en devoa abalamour ma oa ur walenn a c'halloud, ha diwelus e teue an den dre he lakaat en e viz ; dindan an heol berv hepken e c'halled e welet, ha c'hoazh dre e skeud hepken, a vije gwan ha dispis.

“Ma frof-bloazsiad ! Da'm deizs-ha-bloazs e teuass din, ma frizsius.” Kement-mañ en devoa bepred lavaret dezhañ e-unan. Piv avat a oar penaos e oa ar walenn-se e kerz Gollum, oadvezhioù a oa, en devezhioù hen ma paote hevelep gwalennoù er bed ? Marteze ne vije ket ar Mestr end-eeun a rene warno bet evit lavaret. En deroù e voazie Gollum he gwiskañ, betek ma teuas skuizh ; ha da c'houde en he mire en ur yalc'h tost d'e groc'hen, betek ma voe tanijennet ganti ; ha bremañ en he c'huzhe peurliesañ en un toull er roc'h war e enezenn, hag atav e tistroe da sellet outi. Hag a-wezhioù c'hoazh en he gwiske, pa ne c'halle ket gouzañv ken bout dispartiet diouti pelloc'h, pe pa veze marnaoniet, marnaoniet-bras, ha skuizh gant ar pesked. Neuze e ruze a-hed tremenioù teñval, o klask gobilined dianket. Gouest e oa zoken da gantren el lec'hioù ma veze an etevioù war elum ha ma lakaent e zaoulagad da wilc'hañ ha da leskiñ ; rak e surentez e veze. O ya, e surentez, sur-mat. Den ebet n'er gwele, den ebet ne daole pled outañ, betek ma vije e vizied war ur

gorzailhenn. Un nebeud eurvezhioù hepken a oa en devoa he gwisket, hag ur gobilinig en devoa tapet. Penaos en devoa gwic'het! Un askorn pe zaou a chome gantañ da grignat c'hoazh, met un dra bennak c'hwekoc'h a felle dezhañ.

"E ssurentezs, ssur-mat, ya," a vouskomzas dezhañ e-unan. "Ne vimp ket gwelet gant sse, ha gwelet e vimp, ma frizsius? Ket. Ne vimp ket, ha didalvez e vo e glezeig drouk, ya ssur-mat."

Setu ar pezh a oa en e speredig drouk, pa ziflipas trumm diouzh kostez Bilbo ha pa roeñvas betek e vag en-dro ha pa sankas en deñvalijenn. Bilbo a soñjas n'er gwelje mui. Ur pennadig e c'hortozas evelkent ; rak ne ouie tamm penaos kavout e hent e-unan.

Ur yudadenn a glevas a-greiz-holl. Ur skrijadenn a redas dre e gein. Gollum a oa o jarneal hag o klemmichal en duder, nepell alese diouzh ar son. War e enezenn e oa, o skrabañ amañ hag ahont, o klask hag o furchal en aner.

"Pelec'h emañs ? Pelec'h emañss ?" en klevas Bilbo o c'harmiñ. "Kollet eo, ma frizsius, kollet, kollet ! Mallozhs, flasstret omp, kollet eo ma frizsius !"

"Petra zo?" a c'halvas Bilbo. "Petra hoc'h eus kollet ?"

"Arabat dezhsañ goulenn dimp !" a skrijas Gollum. "Ket e vutun, nann, gollum ! Kollet eo, gollum, gollum, gollum !"

"Ma, eveldon," a huchas Bilbo, "ha digollet e fell din bout ! Ha gounezet em eus ar c'hoari, hag ho ker ho poa roet. Deuit ganin neuze ! Deuit da'm c'has er-maez, da c'houde e kendalc'hot da glask !" Daoust pegen reuzeudik e hañvale Gollum bout ne c'halle ket Bilbo kavout kalz truez en e galon, ha santout a rae ne c'halle ket

ar pezh a rae ker bras diouer da C'hollum bout un dra gwall vat. "Deuit ganin !" a youc'has.

"Ket, ket c'hoazhs, prizsius !" a respontas Gollum. "E glassk a rankomp, kollet eo, gollum !"

"Met biskoazh n'hoc'h eus kavet ar respont da'm goulenn diwezhañ, hag ho ker hoc'h eus roet din," eme Vilbo.

"Bisskoazhs kavet !" a lavaras Gollum. A-daol trumm neuze e teuas ur sutadenn lemm eus an duder. "Petra zso en e ssakodoù ? Lavarit sse dimp. Lavaret da gentañ e rank."

Betegouzout ne wele Bilbo abeg resis ebet da chom hep lavaret. Primoc'h eget e hini e oa bet spered Gollum da lammat war ur respont ; evel-just, rak oadvezhioù-pad e oa bet Gollum o c'horiñ an dra zibar-se, hag atav en deveze aon e vije laeret. Chalet gant an dale e oa Bilbo avat. Gantañ e oa aet ar maout, goude pep tra, en un doare onest a-walc'h, er riskl euzhusañ. "Divinout respontoù a oa ret, o reiñ ne oa ket," emezañ.

"Ne oa ket ur goulenn onesst avat," a lavaras Gollum. "Un dihusstell ne oa ket, prizsius, nann."

"Ac'hanta, mard eus anv a c'houlennoù boutin," a eilgerias Bilbo, "me a lakaas unan da gentañ. Petra hoc'h eus kollet ? Lavarit kement-se din !"

"Petra zso en e ssakodoù ?" Kreñvoc'h ha skiltroc'h e teue ar sutadenn, ha pa sellas Bilbo etrezek enni e voe trechalet o welet daou bikig gouloù paret warnañ. Dre ma kreske an diskred e spered Gollum e teve gouloù e zaoulagad gant ur flammenn disliv.

"Petra hoc'h eus kollet ?" a zalc'has Bilbo.

Da neuze avat e oa ar gouloù e daoulagad Gollum troet da dan glas, ha buan-buan e tostae. En e vag e oa Gollum adarre, o roeñvat a-herr war-du ar c'hlann deñval ; ha ker bras kounnar diwar e

goll hag e ziskred a oa en e galon ma ne oa kleze ebet evit e spontañ ken.

Bilbo ne c'halle ket divinout petra en devoa lakaet ar c'hrouadur reuzeudik da daeriñ, met gwelet a reas e oa echu an abadenn, hag e oa Gollum mennet d'e lazhañ bezet pe vezet. E koulz e troas hag e redas evel un dall a-bign en tremen teñval ma oa diskennet drezañ, en ur chom tost d'ar voger hag en ur he falvata gant e zorn kleiz.

"Petra zso en e ssakod ?" a glevas en ur sutadenn greñv adrekañ, war un dro gant ar saflik pa lammas Gollum a-ziwar e vag. "Petra zo, pa soñjan ?" emezañ d'e roched, en ur drealañ hag en ur stebotiñ. E zorn kleiz a lakaas en e chakod. Yensklas e tiskouezas ar walenn bout p'em silas goustadik en e viz-yod a oa o tastornat.

Krak adrekañ e oa ar sutadennoù. Treiñ a reas neuze ha gwelet daoulagad Gollum evel kleuzeurioùigoù glas o pignat gant ar c'hra. Braouac'het an tamm anezhañ e klaskas redek buanoc'h, met a-daol-trumm ez eas bizied e dreid a-benn en ur skoilh a oa war al leur hag e kouezhas a-c'hwen e gof, e glezeig dindanañ.

En ur serr-lagad e voe Gollum warnañ. Met kent m'en devije Bilbo gallet ober tra pe dra, adtapout e anal, mont en e sav, pe hejañ e gleze, Gollum a dremenas hebiou, hep teuler pled outañ, o jarneal hag o vouskomz en ur redek.

Petra a dalve kement-se ? Gouest e oa Gollum da welet en deñvalijenn. Bilbo en devoa gallet gwelet gouloù e zaoulagad o lugerniñ tanav, zoken a-ziadreñv. Gant poan ez eas en e sav hag e c'houinas e gleze, a oa neuze o vannañ gouloù gwan, ha da c'houde ez eas war-lerc'h Gollum gant ar brasañ evezh. Ne oa netra all d'ober, war a hañvale. Didalvez e oa distreiñ a-ruz-kof da lenn Gollum.

Marteze, mard aje da heul Gollum, e c'hallje hemañ e gas betek un digor hep bout mennet d'en ober.

"Daonet ! Daonet ! Daonet !" a sute Gollum. "Daonet 'vo ar Ssac'heg ! Aet eo kuit ! Petra zso en e ssakodoù ? O, ni 'zsivin, ni 'zsivin, ma frizsius. He c'havet en deuss, ya, ssur ha n'eo ket martezse. Ma frof-bloazsiad."

Astenn e skouarn a reas Bilbo. A-benn an diwezh e oa-eñ krog da zivinout ivez. Buanoc'hik ez eas, o tont ken tost da C'hollum ha ma krede, ha hemañ a oa c'hoazh o vont prim, hep teuler ur sell war-dreñv, en ur dreiñ e benn eus an eil tu d'egile avat, evel ma c'halle Bilbo gwelet diwar ar skleurenn wan war ar mogerioù.

"Ma frof-bloazsiad ! Daonet 'vo ! Penaoss hon euss e gollet, ma frizsius ? Ya, ssetu. Ar wezhs diwezhsañ m'omp deuet dre amañ, p'hon euss gweet ar gwic'her yaouank louss-sse. Ssetu. Daonet 'vo ! Diflipet eo diouzhsimp, goude an holl amzserioù hag amzserioù-sse ! Aet eo kuit, gollum."

A-greiz-holl ez azezas Gollum hag e krogas da ouelañ, gant sutadennoù ha bourbouilhadennoù euzhus da glevet. Bilbo a chomas a-sav hag em bladas ouzh moger ar riboul. Goude ur pennadig e paouezas Gollum a ouelañ hag e krogas da gomz. Edo o kas ur breud gantañ e-unan, evit doare.

"Ne dalvezs mann ebet disstreiñ di da glassk, nann. N'hon euss ket ssoñj eus kement lec'h hon euss gweladennet. Ha didalvezs eo. E-barzhs ssakodoù ar Ssac'heg emañ ; kavet eo bet gant ar fibourcher louss-se, 'mezomps.

"Divinout a reomp, prizsius, divinout hepken. Ne c'hellomp ket gouzsout kent kavout ar c'hrouadur louss hag e flasstrañ. Met ne oar ket petra a c'hell

ar prof ober, n'eo ket gwir ? E virout en e ssakod a raio hepken. Ne oar ket, ha ne c'hell ket mont pell. Em gollet eo, an dra ranell louss. Ne oar ket an hent da vont er-maezs. Lavaret en deuss.

"Lavaret en deuss, ya ; gwidreüss eo avat. Ne lavar ket ar pezhs a venn lavaret. Ne fell ket dezhsañ lavaret petra zso en e ssakodoù. Gouzsout a ra. Gouzsout a ra un hent da zsont e-barzhs, moarvat e oar un hent da vont er-maezs, ya. War-du an nor a-dreñv eo aet kuit. War-du an nor a-dreñv, ssetu.

"Tapet e vo gant ar gobilined goude. Ne c'hell ket mont er-maez dre an hent-sse, prizsius.

"Ssss, sss, gollum ! Gobilined ! Ya, met mard emañ ar prof gantañ, hor prof prizsius, neuzse e vo tapet gant ar gobilined, gollum ! Kavet e vo ganto, kavout a raint petra 'ra. Biken ne vimp e ssurentez en-dro, biken, gollum ! Unan euss ar gobilined e wissko, ha den ebet n'e welo. Aze e vo, met diweluss. Hon daoulagad ssperedek zsoken ne c'hallint ket e verzsout ; ha dont a raio a-ruzs ha gwidreüss d'hon tapout, gollum, gollum !

"Paouezsomp a gomzs neuzse, prizsius, ha greomp buan. Mard eo aet ar Ssac'heg dre an hent-sse e rankomp mont buan da welet. War-raok ! Ket pell bremañ. Hasst afo !"

En ul lamm e savas Gollum hag e krogas da vont en ur ruzañ e dreid a-gammedoù bras. Bilbo a hastas war e lerc'h, gant evezh evelkent, daoust d'e aon brasañ bout strebotiñ ouzh ur skoilh all ha kouezhañ gant trouz. Goanag ha boem a oa o troidellat en e benn. Unan hud e oa ar walenn a oa gantañ, evit doare : diwelus e teue an dud drezi ! Klevet en devoa diwar-benn hevelep traoù, evel-just, en istorioù kozh-kozh ; diaes e oa avat krediñ en devoa kavet unan evit gwir, dre zegouezh. Ha

koulskoude : hebiou dezhañ e oa Gollum e zaoulagad skedus tremenet, tri zroatad hepken war un tu.

Kendelc'her gant o hent a rejont, Gollum dirak o trapikellat en ur sutañ ha jarneal, Bilbo a-drek o vont ken didrouz ha ma c'hell un hobbit ober. Dizale en em gavjont e lec'hioù ma tigore tremenioù amañ hag ahont, evel m'en devoa Bilbo merzet pa oa o tiskenn.

Kerkent e krogas Gollum d'o c'hontañ.

"Unan a-gleizs, ya. Unan a-zsehoù, ya. Daou a-zsehoù, ya, ya. Daou a-gleizs, ya, ya," hag all.

Gorrekoc'h ez ae dre ma kreske ar gont, ha krog e oa da grenañ ha da glemmichal, abalamour ma oa o lezel an dour pelloc'h-pellañ adrekañ ha ma oa krog da vout spontet. Gobilined a oa en ardremez marteze, ha kollet en devoa e walenn. En diwezh e chomas a-sav e-kichen un digor izel, diouzh o zu kleiz pa bignent.

"Seizhs a-zsehoù, ya. C'hwec'h a-gleizs, ya !" a vouslavaras. "Ssetu. Ssetu an hent d'an nor a-dreñv, ya. Amañ 'mañ an tremen !"

Ur sell a daolas en tremen, ha souzañ. "Met ne gredomp ket mont tre, prizsius, nann ne gredomp ket. Gobilined ahont. Kalz gobilined. O c'hwezhs a glevomp. Ssss !

"Petra 'raimp ? Daonet ha friket 'vint ! Ret 'dimp gortozs amañ, prizsius, gortoz un tamm ha gwelet."

Ehanet da vat e oant neuze. Gollum en devoa kaset Bilbo betek an ezkerzh, goude pep tra, met Bilbo ne c'halle ket mont tre ! Aze e oa Gollum azezet, daougrommet krak dirak an digor, ha yen e luc'he e zaoulagad en e benn, tra m'en horjelle eus an eil tu d'egile etre e zaoulin.

Didrousoc'h eget ul logodenn e ruzas Bilbo diouzh ar voger, met kerkent e sonnas Gollum,

c'hwesha a reas, ha glas e troas e zaoulagad. Sioul met gourdrouzus e sutas. Ne c'halle ket gwelet an hobbit, met war evezh e oa da neuze, ha skiantoù all en devoa a oa bet lemmet gant an deñvalijenn : ar c'hleved hag ar c'hwesha. Puchet a-rez an douar e tiskoueze bout, e zaouarn plat ledet digor war al leur, hag e benn astennet dirazañ, e fri tostik-tost d'ar voger. Petra bennak ma ne oa nemet ur skeud du e damc'houloù e zaoulagad-eñ e c'halle Bilbo gwelet pe santout e oa stegnet evel kordenn ur wareg, dastumet evit ul lammadenn.

Paouez da analat pe dost a reas Bilbo, ha sonnañ ivez. Dic'hoanag e oa. Hollret e oa dezhañ mont kuit, er-maez eus an deñvalijenn euzhus-se, pa chome nerzh pe nerzh dezhañ. Ret e oa dezhañ em gannañ. Ret e oa dezhañ toullgofañ an dra vil-se, peurvougañ e zaoulagad, e lazhañ. An dra-se a venne e lazhañ. Nann, un emgann leal ne vije ket. Diwelus e oa bremañ. Ne oa kleze ebet gant Gollum. Evit gwir, Gollum n'en devoa ket kinniget e lazhañ, na klasket c'hoazh en ober. Ha reuzeudik e oa, digenvez, kollet. Trumm e savas kom-prenezon, truez kemmesket gant euzh e kalon Bilbo : un alberz eus devezhioù didermen ha dizanv hep gouloù pe goanag a wellaenn, mein kalet, pesked yen, fiñvadennoù damguzh, kuzulikadennoù. E luc'hedenn un eilenn e tremenas an holl soñjoù-se. Krenañ a reas. Ha neuze trumm en ul luc'hedenn all, evel pa vije bet dibradet gant un nerzh hag ur mennad nevez, e sailhas.

Ne voe ket ul lamm bras evit ur gwaz, ul lamm en deñvalijenn e voe avat. War-eeun dreist penn Gollum e lammas, seizh troatad war-raok ha tri er vann ; evit gwir, dic'houzout dezhañ, darbet e voe dezhañ tarzhañ e glopenn ouzh bolz izel an tremen.

Gollum em strinkas war-dreñv hag a glaskas e grog tra ma nije an hobbit dreist dezhañ, re ziwezhat avat : em serriñ er vann a reas e zaouarn ha Bilbo, kouezhet brav war e dreid nerzhus, a skampas a-dizh er riboul nevez. Ne droas ket e benn da welet petra e oa Gollum oc'h ober. Sutadennoù ha mallozhioù a voe hogosik war e seulioù en deroù, ha paouez a rejont da c'houde. Ur yudadenn da sklasañ e izili, leun a gasoni hag a zic'hoanag, a zeuas a-greiz holl. Trec'het e oa Gollum. Ne grede ket mont pelloc'h. Kollet en devoa : kollet e breizh, ha kollet, ivez, an dra nemetañ en devoa damantet dezhañ biskoazh, e brizius. D'e c'henoù e voe kalon Bilbo kaset gant ar c'harmadenn, met war-raok e kendalc'has. Ker gwan hag un heklev bremañ, gourdrouzus avat, e teuas ar vouezh a-drek :

"Laer, laer, laer ! Ssac'heg ! Ni 'argass an dra-sse, ni 'argass an dra-sse, ni 'argass an dra-sse da viken !"

Un didrouz a voe da neuze. Gourdrouzus ivez avat e hañvale kement-se bout gant Bilbo. "Mard eus gobilined ken tost ma c'halle o c'hwesha," a soñjas, "klevet o devo bet e yudadenn hag e vallozhioù. Evezh, bremañ, pe an hent-mañ az kaso da draoù gwashoc'h."

Izel ha toullet-gros e oa an tremen. Ne oa ket re ziaes evit an hobbit, nemet pa deukas e baourkaezh bizied-treid adarre, meur a wezh daoust d'e evezh, ouzh mein fall ha lemm al leur. "Izelik evit gobilined, evit ar re vras da nebeutañ," a soñjas Bilbo, na ouie ket e c'halle ar re vras zoken, orked ar menezioù, mont a-dizh-bras en ur stouiñ izel gant o daouarn tostik-tost d'an douar.

Dizale e krogas an tremen, a oa bet war zinaou, da vout war-grec'h adarre, ha serzh e voe goude ur

pennadig. Difonnaet e voe red Bilbo gant kement-se. En diwezh avat e voe dibenn ar c'hra, ur c'horn-tro a voe en tremen, ha war zinaou adarre, hag aze, e traoñ un diribin berr, e spurmantas, o tont gwan e korn ur c'hammdro all — gouloù. Ruz evel gouloù un tantad pe ul letern ne oa ket, doare gouloù disliv an amzer vras e oa kentoc'h. Da redek e krogas Bilbo neuze.

En ur redek d'ar pimperlamm ker buan ha ma c'halle e zivhar e gas e troas ar c'horn diwezhañ hag e tifoupas trumm krak en ul lec'h ec'hon ma hañvale ar gouloù bout trellus-kenañ goude kement all a amzer en deñvalijenn. E gwirionez ne oa nemet ur bannig heol o tont tre dre doull an nor, a oa bet lezet digor an talbenn maen anezhi. Ur wilc'hadenn a reas Bilbo, hag a-daol-trumm e welas ar gobilined : gobilined hobregonet-holl, o c'hlezeoù dic'houinet, en o c'hoazez dres war an treuzoù, hag ouzh o diwall gant o daoulagad digor-bras, hag o tiwall an tremen a gase dezho. Birvilh a oa enno, war evezh e oant, ha darev da bep tra.

E welet a rejont abretoc'h eget m'o gwelas. Ya, e welet a rejont. Bezet ur gwallzarvoud, pe un dro-gamm ziwezhañ a-berzh ar walenn kent kemer ur mestr nevez, ne oa ket en e viz. Gant yudadennoù a blijadur en em daoljont warnañ.

Ur barrad aon hag a argoll, evel un heklev eus reuz Gollum, a sebezas Bilbo, hag en ur zisoñjal tennañ e gleze zoken e sankas e zaouarn en e chakodoù. Hag eno e oa ar walenn c'hoazh, en e chakod kleiz, hag em silañ a reas en e viz. Trumm e chomas ar gobilined a-sav. Ne oant ket evit gwelet roud pe roud anezhañ. Steuziet e oa. Div wezh kreñvoc'h eget en diagent e yudjont, gant nebeutoc'h a blijadur avat.

"Pelec'h 'mañ-eñ ?" a huchjont.

“Pignit dre an tremen en-dro !” a c’harmas lod.

“Dre amañ !” a yudas lod. “Dre aze !” a grias lod all.

“Diwallit an nor !” a vlejas ar c’habiten.

C’hwitelladenoù a dregernas, houarnwiskoù a genstokas, klezeoù a stirlinkas, gobilined a jarneas hag a vallozhas hag a redas a-hed hag a-dreuz, en ur gouezhañ bern-war-vern hag o tont kounnaretoc’h-kounnaretañ. Garmadeg, dispac’h ha tousmac’h spontus a voe.

Braouac’het e oa Bilbo, met skiant a-walc’h en devoe evit meizañ ar pezh a oa c’hoarvezet hag em silañ a-drek ur mell barrikenn a endalc’he died evit ar warded c’hobilin, ha dre-se bout e-maez an tremen ha mirout a vout tourtet, trapikellet d’ar marv pe baket dre stok.

“Ret din tizhout an nor, ret din tizhout an nor !” a lavaras dibaouez dezhañ e-unan, met kalz amzer a dremenas kent ma kredas klask. Evel un euzhus a c’hoari toull-kuzh e voe neuze. Leun e oa al lec’h a c’hobilined o redek da bep tu, hag ar paourkaezh hobbit a dec’has dre amañ ha dre aze, a voe pilet gant ur gobilin na voe ket gouest da gompren petra e oa aet a-benn ennañ, a droc’has hent war e barlochoù, em silas etre divhar ar c’habiten e koulz, a savas hag a redas da-gaout an nor.

Damzigor e oa c’hoazh, met damserret e oa bet gant ur gobilin. Stourm a reas Bilbo, ne voe ket evit he digeriñ avat. Strivañ a reas d’em silañ dre ar faout. Em waskañ hag em waskañ a reas, ha chom sac’het ! Spontus e oa. Gennet e oa e nozelennoù etre an nor hag ar stern anezhi. Gouest e oa da welet er-maez en amzer vras : bez’ e oa un nebeud pazennoù a gase d’ur saon strizh etre menezioù uhel ; an heol a skede a-ziadreñv ur goumoulenn hag a bare war tu all an nor, met ne c’halle ket tremen dre an toull anezhi.

A-greiz holl e huchas unan eus ar gobilined a oa en diabarzh : “Ur skeud zo e-kichen an nor ! Un dra bennak zo er-maez !”

Lammat betek e c’henoù a reas kalon Bilbo. Ur pezh mell pikol gwidiladenn a reas. Nozelennoù a lammas da bep tu. Tremenet e oa, roget e chupenn hag e jiletenn, ha lammat a reas dre an diri evel ur c’havr, tra ma oa c’hoazh gobilined sabatuet o tastum e vrav a nozelennoù kouevr war treuzoù an nor.

Dizale e voent war e lerc’h evel-just, gant forzh huadennoù ha hopadennoù, ouzh e hemolc’hiñ e-touez ar gwez. Ne blij ket an heol dezho avat : brall a laka en o divhar ha mezevell en o fenn. Ne voent ket evit kavout Bilbo gant ar walenn en e viz, o vont a skeud ur wezenn da skeud unan all, d’ar red ha didrouz, hag o chom en disheol ; dizale e tistrojont da ziwall an nor neuze, en ur c’hrozmolat hag en ur sakreal. Tec’het kuit e oa Bilbo.

*Pennad VI*

# AG AR BILLIG EN TAN

Tec'het e oa Bilbo a-dre ar gobilined, met n'ouie ket pelec'h en em gave. Kabell, mantell, boued, pone, e nozelennoù hag e vignoned en devoa kollet. Kendelc'her a reas da gantren, betek ma voe an heol krog da sankañ er gornaoueg — *a-drek ar meneziou*. O skeudoù a gouezhas a-dreuz hent Bilbo, hag ur sell a daolas war-dreñv. War-raok e sellas neuze ha ne welas dirazañ nemet baliroù ha devaloù a skoe war-du tirioù izel ha plaenennoù a spurmanted a-wezhioù etre ar gwez.

“Ma Doue !” a youc'has. “War-eeun betek tu all ar Menezioù Latarek on aet war a hañval, war-eeun betek or ar Vro Ziavaez ! Pelec'h hag O pelec'h e c'hell Gandalf hag ar gorrien bout erru ? Spi 'm eus hepken en anv Doue n'emaint ket c'hoazh a-drek dindan beli ar gobilined !”

Kantren a reas c'hoazh, e-maez an draoñiennig uhel, dreist he ribl, ha diskenn gant an diribinoù en tu all ; a-hed an amzer avat e oa ur soñj displijus o kreskiñ en e askre. Klask a rae gouzout ha ne oa ket dav dezhañ, bremañ pa oa ar walenn hud en e gerz, distreiñ d'an euzhus, euzhus a riboulioù, ha klask e vignoned. Edo o paouez ober e soñj mont dre ma oa e zever, dre ma oa ret dezhañ distreiñ — ha reuzeudik-tre en em gave diwar gement-se — pa glevas mouezhioù.

Chom a-sav a reas, ha selaou. Ne oa ket trouzioù gobilined ; war-raok ez eas neuze, gant evezh. Edo

war ur wenodenn veinek a gammigelle war zinaou gant ur voger roc'hek war an tu kleiz ; war ziribin e oa an douar diouzh an tu all ha saonoù a oa dindan live ar wenodenn, bodoù ha gwez izel o valirañ a-us dezho. En unan eus ar saonoù-se dindan ar bodoù e oa tud o komz.

Tostoc'h c'hoazh ez eas, hag a-daol-trumm e welas, dre deuler ur sell etre daou bikol roc'h, ur penn gant ur gabell ruz warnañ : Balin e oa, oc'h ober ar ged. Gouest e vije bet da stlakañ e zaouarn ha da youc'hal gant al levenez, ne reas ket avat. En e viz e oa ar walenn c'hoazh, gant aon da gejañ ouzh un dra zic'hortoz ha displijus, ha gwelet a reas e oa Balin o sellet war-eeun outañ hep e verzout.

"Ur souezhadenn a rin dezho-holl," a soñjas en ur vont a-ruz-kof er bodoù war ribl ar saonenn. O vreutaat gant ar gorrien e oa Gandalf. O tabutal e oant a-zivout kement a oa c'hoarvezet ganto er riboulioù, hag o klask gouzout hag o tivizout petra e oant d'ober da neuze. O krozmolat e oa ar gorrien, ha Gandalf a oa o lavaret ne c'hallent ket kendelc'her gant o hent en ur lezel an ao. Sac'heg etre daouarn ar gobilined, hep klask gouzout ha bev pe varv e oa, ha hep klask e saveteiñ.

"Ma mignon eo, goude pep tra," a lavaras an hudour, "ha n'eo ket un denig fall. Atebek on warnañ, me 'gred din. Kerse eo ganin hoc'h eus e gollet."

Ar gorrien e felle dezho gouzout perak e oa bet degaset ganto, da gentañ penn, perak ne oa ket bet gouest da chom gant e vignoned ha da vont ganto, ha perak n'en devoa ket an hudour dibabet unan poellekoc'h. "Muioc'h a drubuilh eget a sikour en deus degaset dimp betek-henn," eme unan. "Daonet 'vo, emezon-me, mar rankomp distreiñ d'ar riboulioù heugus-se evit klask war e lerc'h."

Brouezet an tamm anezhañ ez eilgerias Gandalf : “Me en degasas, ha ne zegasan ket traoù didalvez. Pe sikour a rit ganin da glask war e lerc’h, pe mont a ran kuit hag ho lezel a ran amañ d’em dennañ hoc’h-unan diouzh al lagenn. Mar gellomp e adkavout em zrugarekaot kent dibenn an abadenn. Perak ’ta hoc’h eus e lezet da gouezhañ, Dori ?”

“Graet ho pije-c’hwi,” eme Zorin, “mar bije bet ur gobilin o tapout ho tivesker trumm a-ziadreñv en duder, ouzh ho lakaat da strebotiñ hag o reiñ un taol troad en ho kein !”

“Perak n’hoc’h eus ket e zastumet en-dro, neuze ?”

“Ma Doue ! Pebezh goulenn avat ! Gobilined oc’h en em gannañ hag o tantañ en amc’houloù, an holl dud o kouezhañ war gorfoù hag o reiñ taolioù da bep tu ! Darbet e oa bet deoc’h ma dibennañ gant Glamdring ha Thorin a oa o toullgofañ amañ hag ahont gant Orkrist. A-greiz-holl ho poa bannet unan eus ho luc’hedennoù dallus, ha gwelet hor boa ar gobilined o vont war o c’hiz d’ar red en ur yudal. Huchet ho poa : ‘an holl da’m heul !’ ha ret e vije bet d’an holl mont d’ho heul. Ni ’grede dimp e oa bet graet gant an holl. Ne oa ket amzer da gontañ, evel a ouzit ervat, betek ma oamp aet a-dizh a-dreuz ar warded, dre an nor izelañ, ha mesk-ha-mesk d’ar pimperlamm ruz betek amañ. Ha setu-ni… hep ar c’hwiblaer, mezh warnañ !”

“Ha setu amañ ar c’hwiblaer !” eme Vilbo en ur ziskenn en o zouez hag en ur dennañ ar walenn diouzh e viz.

Nag ul lamm a rejont, benniget ra vin ! Youc’hal a rejont da c’houde gant ar souezh hag al levenez. Ken bamet ha pep hini anezho e oa Gandalf, plijetoc’h moarvat eget ar re all avat. Gelver Balin a reas, ha lavaret dezhañ e soñj diwar-benn ur gedour a leze tud da zont tre en o metoù hep kas

keloù. A-galz e kreskas brud Bilbo e-touez ar gorrien goude kement-se evit gwir. Mard o devoa diskredet c'hoazh e oa Bilbo ur c'hwiblaer eus ar re wellañ, daoust da gomzoù Gandalf, ne voe mui mar ebet. Balin e voe an hini abafetañ ; an holl avat a lavaras e oa aze un taol-micher a-zoare.

Ken plijet e voe Bilbo gant o gourc'hemennoù e gwirionez ma voe trawalc'h dezhañ c'hoarzhin en e greiz ha ma ne lavaras grik diwar-benn ar walenn ; ha pa c'houlennjont penaos en devoa graet e lavaras : "O, ur siladenn, tra ken, gouzout a rit… gant evezh bras ha didrouz-kaer."

"Ma, ar wezh kentañ eo e vije ul logodenn zoken em silet gant evezh bras ha didrouz-kaer dirak ma fri-me hep bout merzet," eme Valin, "ha ma c'habell a ziwiskan en ho enor." Ar pezh a reas.

"Balin ouzh ho kourc'hemenn," emezañ.

"Ho mevel, an aotrou Sac'heg," eme Vilbo.

Neuze e fellas dezho gouzout pep tra war divoud e droioù-kaer goude ma oa bet kollet ganto, hag azezañ a reas ha kontañ pep tra dezho — war-bouez kavadenn ar walenn ("re abred eo" a soñjas). Dedennet-bras e voent gant ar genstrivadeg dihustelloù, ha kridienniñ a rejont pa daolennas Gollum.

"Ha neuze ne voen ket gouest da soñjal e dihustell all ebet, gant Gollum war e goazez em c'hichen," a echuas Bilbo ; "ha me neuze o lavaret : 'petra zo em chakod ?' Ha ne c'hallas ket divinout dre deir gwezh. Neuze e lavaris : 'hag ho promesa ? Diskouezit din an hent da vont er-maez !' Mont din evit ma lazhañ a reas avat, ha me ha redek, ha kouezhañ, ha hebiou din e tremenas en deñvalijenn. War e lerc'h ez is neuze abalamour ma'm boa e glevet o komz dezhañ e-unan. Krediñ a rae dezhañ ez anaven an hent da vont er-maez evit

gwir, ha setu e oa o vont betek eno. Ha neuze ez azezas dirak an digor, ha ne c'hallen ket tremen. Setu e lammis dreistañ hag e tec'his kuit, hag e redis betek an nor."

"Hag ar warded ?" a c'houlennjont. "Ne oa hini ebet ?"

"Hag e oa ! Kalz anezho ; met hebiou dezho e tremenis. Gennet e chomis e toull an nor, a oa damzigor nemetken, ha kalz nozelennoù am eus kollet," emezañ gant tristidigezh en ur sellet ouzh e zilhad diroget. "Met dont a ris a-benn d'em silañ er-maez digudenn — ha setu-me."

Ar gorrien a sellas outañ gant un doujañs nevez-flamm, pa gomzas eus tremen hebiou d'ar warded, lammat dreist Gollum, hag em silañ er-maez, evel pa ne vije ket bet diaes-bras pe spontus-tre.

"Petra am boa lavaret deoc'h ?" eme C'handalf en ur c'hoarzhin. "Muioc'h a zanvez zo en ao. Sac'heg eget ma soñj deoc'h." Ur sell iskis a reas da Vilbo a-zindan bod-spern e zivabrant, hag an hobbit a glaskas gouzout ha divinet en devoa an hudour an tamm eus e istor en devoa lezet a-gostez.

Da c'houde en devoe-eñ goulennoù d'ober ivez, rak mard en devoa Gandalf displeget pep tra d'ar gorrien n'en devoa ket-eñ klevet. C'hoant en devoa da c'houzout penaos e oa distroet an hudour ha pelec'h e oant em gavet bremañ.

Evit lavaret ar wirionez, ne blije ket gwall galz d'an hudour displegañ e droioù aliesoc'h eget ur wezh, neuze e lavaras da Vilbo e ouie-eñ koulz hag Elrond e oa gobilined er rann-se eus ar menezioù. War un ode all e skoe o dor pennañ gwezhall avat, un ode aesoc'h da dremen, e doare ma tapent alies tud bet paket gant an noz nepell diouzh o dorioù. Anat eo o devoa an dud paouezet a dremen dre an hent-se, hag ergentaou sur a-walc'h o devoa ar

gobilined digoret o enkerzh nevez e laez an ode ma oa ar gorrien aet drezi, peogwir e oa bet lakaet da ziriskl betek-henn.

"Ret eo din gwelet ha kavout a rin ur ramz a-zoare a-walc'h evit he sparlañ en-dro," eme C'handalf, "pe dizale ne vo mui doare ebet da dreuziñ ar menez."

Kerkent ha m'en devoa Gandalf klevet yudadenn Bilbo en devoa meizet ar pezh a oa c'hoarvezet. El luc'hedenn he devoa lazhet ar gobilined a oa o tapout krog ennañ e oa aet prestik tre er faout, dres pa oa an nor o serriñ gant ur stlakadenn. Da c'houde e oa aet da heul an henterion hag ar brizonidi rag-eeun betek treuzoù ar sal vras, hag aze e oa aet en e goazez hag en devoa prientet en deñvalijenn an dro-hud wellañ a c'halle ober.

"Gwall skoemp e voe an afer," emezañ, "risklus-bras !"

Evel-just avat en devoa Gandalf studiet-pizh ar strobinelloù dre dan ha gouloù (an hobbited zoken n'o devoa biskoazh ankouaet an tanioù-arvest hud a oa bet da-geñver gouelioù ar goursav-hañv e ti Douk Kozh, evel m'hoc'h eus soñj). Ar peurrest a anavomp-holl, nemet e ouie Gandalf pep tra diwar-benn an nor a-drek, evel ma rae ar gobilined eus an nor izelañ, m'en devoa Bilbo kollet e nozelennoù. Anavet mat e oa e gwirionez gant kement den a zaremprede ar c'hornad-se eus ar menezioù ; un hudour a oa rekis avat evit mirout e skiant er ribouilioù hag o c'has war an tu mat.

"Pell-bras zo o devoa graet an nor-se," emezañ, "koulz evit kaout un hent da dec'hel kuit, mar bije ezhomm, koulz evit mont er-maez betek an douaroù zo en tu-hont, ma teuont c'hoazh en noz ha ma reont o reuz. Dalc'hmat e vez diwallet ganto, ha den ebet n'eo deuet a-benn d'he sparlañ. Div

wezh muioc'h e vo diwallet goude an abadenn-se", a lavaras en ur c'hoarzhin.

An holl re all a c'hoarzhas ivez. Kalz o devoa kollet, goude pep tra, met lazhet e oa bet ar Gobilin Meur ganto ha kalz re all war ar marc'had, hag an holl a oa tec'het, reizh e oa lavaret neuze e oant bet trec'h a-benn neuze.

D'o skiant e voent kaset en-dro gant an hudour avat. "Ret eo dimp kemer penn an hent diouzhtu, pa'z omp diskuizhik bremañ," emezañ. "Kantadoù anezho a vo war hol lerc'h pa vo deuet an noz ; hag emañ ar skeudoù o hiraat end-eeun. Gouest int da c'hwesha louc'hoù hon treid eurvezhioù hag eurvezhioù goude hon tremen. Ret eo dimp bout miltirioù ac'hann kent serr-noz. Un tamm loar a vo, mar chom brav anezhi, hag ur chañs eo. N'eo ket o devije gwall aon rak al loar, met un tammig gouloù a roio dimp da droc'hañ hent."

"Ya 'vat !" a lavaras evit respont da c'houlennoù all digant an hobbit. "Kollet e vez roud an amzer e-barzh ribouliioù ar gobilined. Ar Yaou zo hiziv, hag al Lun da noz pe ar Meurzh da veure a oa pa oamp bet paket. Miltirioù ha miltirioù hon eus redet, war-eeun dre galon ar menez omp diskennet, ha setu-ni en tu all bremañ — berrat hent-treuz ! N'emaomp ket avat el lec'h ma vijemp bet kaset gant hon ode ; re bell war-du an Norzh emaomp, hag un divat a gornad-bro zo dirazomp. Hag uhel a-walc'h emaomp c'hoazh. War-raok !"

"Naon du am eus," a glemmas Bilbo, a verzas a-greiz-holl n'en devoa bet pred ebet abaoe an noz a-raok an noz eil-diwezhañ. Soñjit 'ta, evit un hobbit ! Goullo ha flach e oa e greuz, war a grede, ha trabidellus e zivhar, bremañ pa oa ar birvilh aet hebiou.

"Ne c'hallan ket sikour," eme C'handalf, "nemet

e plijfe deoc'h distreiñ ha goulenn hegarat digant ar gobilined ma taskorjent ho pone hag ho pakadoù deoc'h."

"Ne blijfe ket din, trugarez deoc'h !" eme Vilbo.

"Mat-tre neuze, ne chom dimp nemet stardañ hor gourizoù ha kerzhet gant poan — pe troet da goan e vimp, ar pezh a vo kalz gwashoc'h eget na gaout anezhi hon-unan."

Dre ma oant o vont e klaske Bilbo amañ hag ahont un dra bennak da zebriñ ; en o bleuñv hepken e oa ar mouar avat, ha ne oa kraoñenn ebet evel-just, na hegin zoken. Krignat un tamm triñchin a reas, hag evañ diwar ur wazhig-menezioù a dreuze ar wenodenn, debriñ teir sivienn ouez a gavas war he glann, didalvoud e voe kement-se holl avat.

Kendelc'her gant o hent a rejont c'hoazh. Da get ez eas ar wenodenn digompez. Ar bodoù, hag ar geot uhel etre ar reier, an takadoù leton touzet gant al lapined, an turkantin hag ar saoj hag ar marjol, hag an tommheoligoù melen, kement-se holl a steuzias, ha setu m'em gavjont war laez un diribin serzh ha ledan goloet a vein kouezhet, anezho dilerc'hioù un disac'hadur. Atredoù ha meinigoù a ruilhas dindan o zreid pa grogjont da ziskenn dre aze ; dizale e voe tammoù brasoc'h a vein distaget o tifaragoellañ hag o kregiñ da lakaat tammoù all izeloc'h da ruilhañ-diruilhañ ; melloù reier a voe direnket da c'houde hag a yeas en ur lammat da derriñ en traoñ gant uloc'h ha trouz. Ne voe ket pell kent ma hañvalas an diribin a-bezh fiñval a-us dezho ha dindano, hag int o riklañ, bern-war-vern, en ur c'hemmesk braou-ac'hus a zarennoù hag a vein o tiruilhal, o traskal hag o strakal.

Gant ar gwez en traoñ e voent saveteet. Riklañ a rejont betek lez ur bineg a greske war tor ar menez eus koadeg donoc'h ha teñvaloc'h an

draoñienn izeloc'h. Lod a dapas krog e kefioù hag a lammas betek ar skourroù izelañ, lod all (evel an hobbit bihan) a guzhas a-dreñv ur wezenn da ziwall diouzh argad ar reier. Dizale ne voe mui riskl ebet ken, paouezet e oa ar rikladenn, ha ne voe mui klevet nemet strakadennoù gwan diwezhañ ar mein brasañ bet direnket o tilammat hag o ruilhañ e-touez ar raden ha gwrizioù ar gwez-pin pell en traoñ.

"Ac'hanta, war-raok omp aet un tammig dre-se," eme C'handalf ; "hag ar gobilined zo war hol lerc'h zoken o devo bec'h o tiskenn didrouz betek amañ."

"Marteze a-walc'h," a c'hrozmolas Bombur, "bec'h n'o devo ket avat o kas mein da lammat-dilammat war hor pennoù." Pell a vout laouen e oa ar gorrien (ha Bilbo), hag o vintukañ o fennoù hag o divhar bloñset ha bronduet e oant.

"Peoc'h 'ta ! A-ziwar hent ar rikladennoù ez aimp amañ. Ret eo dimp ober buan ! Sellit ouzh ar gouloù !"

Gwerso e oa an heol aet a-drek ar menezioù. War zuaat ez ae ar skeudoù tro-dro dezho end-eeun, petra bennak ma c'hallent gwelet c'hoazh, er pelloù a-dreuz ar gwez ha dreist barroù du ar re a greske izeloc'h, gouleier serr-noz war ar plaenennoù en tu-hont.

Kamm-jilgamm ez aent war-raok da neuze, ker buan ma c'hellent, war dinaouioù dister ur bineg dre ur wenodenn war ziribin a gase ingal d'ar Su. Gwezh e toullent o hent a-dreuz ur morad raden e save o garoù dreist penn an hobbit ; gwezh all e kerzhent didrouz-kaer war ur pallennad delioù pin ; hag a-hed an amzer e teue duder ar goadeg da vout fetisoc'h, ha didrouz ar goadeg da vout donoc'h. Ne oa avel ebet en noz-se da zegas an disterañ huanadenn-vor e skourroù ar pin.

"Ha ret eo dimp mont pelloc'h ?" a c'houlennas

Bilbo, pa voe ken du anezhi ma ne c'halle gwelet nemet barv Thorin o horjellat en e gichen, ha ken didrouz anezhi ma c'halle klevet anal ar gorrien o safariñ. "Bloñset-holl ha krizet emañ ma bizied-treid, ha poan am eus em divesker, hag o vrañsigellat evel ur sac'h goullo emañ ma c'hreuz."

"Un tammig pelloc'h," a lavaras Gandalf.

Goude ur pennad a hañvalas bout didermen en em gavjont trumm en un tachad ma ne greske gwezenn ebet. Uhel e oa al loar, a sklêrijenne ar frankizenn. Sebezet e voent-holl koulskoude o veizañ ne oa tamm ebet ul lec'h plijus, petra bennak ma ne weled netra a-dreuz ennañ.

A-greiz-holl e klevjont ur yudadenn a-bell en traoñ, ur yudadenn hir ha skrijus. Respontet e voe dezhi gant unan all diouzh an tu dehoù hag un tamm mat nesoc'h dezho ; gant unan all neuze nepell war an tu kleiz. Bleizi o yudal d'al loar e oa, bleizi oc'h em vodañ !

Ne oa bleiz ebet o vevañ tost da doull an ao. Sac'heg er gêr, an trouz-se a anave avat. Alies a-walc'h e oa bet taolennet dezhañ e kontadennoù. Unan eus e gendirvi henañ (diouzh tu ar re Douk), a oa bet ur beajour meur, a oa boas d'e drevezañ evit e spontañ. Re e voe evit Bilbo e glevet er-maez er goadeg dindan al loar. Ar gwalennoù hud zoken n'int ket gwall dalvoudus enep ar bleizi — dreist-holl enep ar bandennadoù fallakr a veve e skeud ar menezioù neret a c'hobilined, en tu-hont da Or ar Gouelec'h war harzoù an dianav. Lemmoc'h eo fri an doare bleizi-se eget hini ar gobilined, ha n'eo ket ret dezho ho kwelet evit ho tapout !

"Petra 'vo graet, petra 'vo graet !" a yudas. "Tec'hel diouzh ar gobilined da vout tapet gant bleizi !" emezañ, hag ur c'hrennlavar e teuas da

vout, daoust ma lavaromp “ag ar billig en tan” en hevelep enkadennoù.

“Pignit er gwez, buan!” a huchas Gandalf; ha redek a rejont betek ar gwez war ribl an digoadenn, en ur glask ar re e oa izel a-walc’h o skourroù pe a oa moan a-walc’h evit ma c’halljent pignat enno. Ker buan ha ma c’halljont en o c’havjont, anat deoc’h ; ha ker pell ha ma c’hallent fiziout er skourroù e pignjont. C’hoarzhet ho pije (diouzh a-bell-kaer) mard ho pije gwelet ar gorrien en o c’hoazez uhel er gwez gant o barv o tivilhañ, evel aotrouien gozh aet sot hag o c’hoari bout paotredigoù. Fili ha Kili a oa e laez un uhel a velwezenn doare ur pikol wezenn Nedeleg ganti. Dori, Nori, Ori, Oin ha Gloin a oa kletoc’h en ur mell binenn a astenne he skourroù ingal a-goulzadoù evel skinoù ur rod. En unan all e oa Bifur, Bofur, Bombur ha Thorin. Dwalin ha Balin a oa pignet en ur saprenn uhel voan nebeut a skourroù dezhi, hag o klask kavout ul lec’h da azezañ e glasvez ar skourroù uhelañ e oant. Gandalf, a oa un tamm mat brasoc’h eget ar re all, en devoa kavet ur wezenn ne c’hallent ket pignat enni, ur pezh pinenn a greske tre war lez ar frankizenn. Kuzhet-holl e oa en he skoultroù, met e zaoulagad a c’halled gwelet o luc’hañ e sklêrijenn al loar pa daole selloù er-maez.

Ha Bilbo ? Ne oa ket bet gouest da bignat e gwezenn pe wezenn, hag o redek a gef da gef e oa, evel ul lapin dianket e zaouarenn gantañ hag ur c’hi war e lerc’h.

“Lezet ec’h eus ar c’hwiblaer a-dreñv adarre !” eme Nori da Zori en ur sellet ouzh an traoñ.

“Ne c’hallan ket bout atav o tougen c’hwiblaeron war ma c’hein,” a lavaras Dori, “a-hed ribouliоù pe a-grap gwezennoù ! Petra ’soñj dit zo ac’hanon ? Ur simiad ?”

"Debret e vo mar ne reomp ket un dra bennak," eme Dhorin, rak yudadennoù a oa tro-dro dezho da neuze, o tont tostoc'h-tostañ. "Dori !" a hopas, rak an hini izelañ er wezenn aesañ e oa Dori, "grit buan, sikourit gant an aotrou Sac'heg da pignat !"

Paotr mat e oa Dori e gwirionez daout d'e c'hrozmoladennoù. Ar paourkaezh Bilbo ne c'hallas ket tizhout e zorn, zoken pa ziskennas betek ar skourr izelañ ha pa lakaas e vrec'h da zivilhañ izelañ ma c'halle. Diskenn diwar ar wezenn a reas Dori neuze evit gwir, ha lezel Bilbo da zifreañ evit pignat war e gein.

Dres d'an ampoent e tifoupas ar bleizi tre er frankizenn en ur yudal. Kantadoù a zaoulagadoù a voe a-greiz-holl o sellet outo. Ne voe ket dilezet Bilbo gant Dori koulskoude. Gortoz a reas m'en devije an hobbit kuitaet e zivskoaz da bignat dre ar skoultrennoù, ha neuze e lammas eñ ivez er wezenn. Dres e koulz ! Ur bleiz a dapas krog en e vantell pa oa o pignat, ha darbet e voe dezhañ bout tapet. Ur vunutenn war-lerc'h e voe ur strollad anezho o chalpat tro-dro d'ar wezenn hag o lammat ouzh ar c'hef, o daoulagad o flammañ hag o zeodoù o tivilhañ.

Ar Warged gouez zoken (rak evel-mañ e veze graet diouzh ar bleizi fallakr en tu-hont da Or ar Gouelec'h) ne c'hellont ket pignat gant ar gwez avat. E surentez e oant e-pad ur pennad. Dre chañs e oa tomm anezhi ha ne oa avel ebet. Ar gwez ne vezont nepred lec'hioù klet da azezañ enno e-pad pell ; lec'hioù displijus-kenañ e c'hellont bout avat pa vez yen hag avel anezhi, gant bleizi tro-dro en traoñ ouzh ho kortoz.

Anat e oa, ul lec'h-emvodañ evit ar bleizi e oa ar frankizenn-se e gwalenn ar gwez. Dibaouez e teue muioc'h ha muioc'h anezho. Gwarded a lezjont

ouzh troad ar wezenn ma oa Dori ha Bilbo, ha mont a rejont da c'hwesha tro-dro betek m'o devije c'hweshaet kement gwezenn ma oa un den bennak enni. Ar re-se a voe diwalllet ivez, tra ma'z eas ar peurrest anezho (kantadoù ha kantadoù war a hañvale) en o c'hoazez en ur stummañ ur c'helc'h ledan er frankizenn ; hag ur mell bleiz louet a oa e-kreiz ar c'helc'h. Komz a reas outo e yezh euzhus ar Warged. Gandalf he c'homprene. Bilbo ne rae ket, met spontus e oa d'e zivskouarn, hag evel pa vijent o komz a draoù kriz ha fallakr e oa, hag e oa e gwirionez. Bep ar mare, ar bleizi er c'helc'h a responte gwitibunan d'o fenn louet ha darbet e veze d'an hobbit kouezhañ diwar e binenn gant o garmadeg vraouac'hus.

Lavaret a rin deoc'h ar pezh a voe klevet gant Gandalf, petra bennak ma ne voe ket komprenet gant Bilbo. Alies e veze kenskoazell etre ar Warged hag ar gobilined da-geñver mestaolioù. Ar gobilined ne gantreont ket gwall bell diouzh o menezioù peurliesañ, nemet e vijen argaset hag o klask annezioù nevez, pe o vont da vrezeliñ (ar pezh n'eo ket c'hoarvezet gwerso, laouen on ouzh el lavaret). En amzer-se avat ez aent a-wezhioù da breizhata, dreist-holl davit boued pe sklaved da labourat evito. Alies neuze e vezent sikouret gant ar Warged hag e rannent ar preizh ganto. A-wezhioù ez aent war vleizi evel ma ra an dud war gezeg. Evit doare, un abadenn-breizhata veur a oa bet lakaet d'an nozvezh-se end-eeun. Ar Warged a oa deuet da gejañ ouzh ar gobilined ha diwezhat e oa ar gobilined. An abeg, hep mar, da varv ar Gobilin Meur, ha d'an dispac'h bet degaset gant ar gorrien ha Bilbo hag an hudour, e oant o klask c'hoazh sur a-walc'h.

Daoust da riskloù ar vro bell-se e oa bet ergentaou tud her o tistreiñ enni eus ar Su, o

tiskar gwez, hag o sevel evito anneziou e-touez ar c'hoadoù plijusoc'h en traoñiennoù hag a-hed glannoù ar stêr. Niverus e oant, ha kalonek hag armet mat, hag ar Warged zoken ne gredent ket o zagañ pa veze kalz anezho, pe war an deiz. D'an ampoent avat e oant en amboaz a dagañ diouzh noz lod eus ar c'hêriadennoù a oa an tostañ d'ar menezioù, gant harp ar gobilined. Mar bije o raktres bet kaset da benn ne vije chomet hini bev ebet eno antronoz ; an holl a vije bet lazhet, war-bouez an nebeud a vije bet dilamet gant ar gobilined diouzh ar bleizi ha degaset d'o mouge-vioù evel prizonidi.

Komzoù spontus da glevet e oa, n'eo ket hepken en abeg d'ar goadourion vat ha d'o gwragez ha d'o bugale, en abeg ivez d'ar riskl a boueze hiviziken war Gandalf hag e vignoned. Kounnaret ha divarc'het e oa ar Warged ouzh o c'havout aze krak en o lec'h-emvodañ. Soñjal a rae dezho e oant mignoned d'ar goadourion, deuet d'o spiañ, hag a gasje keloù eus o raktres d'an traoñiennoù, ha neuze e vije ret d'ar gobilined ha d'ar bleizi ren ur gwall emgann e-lec'h tapout prizonidi ha plaouiañ tud dihunet trumm a-greiz o c'housk. Ar Warged neuze ne oant tamm ebet e soñj da vont kuit en ur lezel an dud pintet er gwez da gemer an tec'h, naren kent ar beure d'an abretañ. Ha pell a-raok ar c'houlz-se, emezo, e vije soudarded gobilin o tont eus ar menezioù ; ha gouest eo ar gobilined da bignat er gwez, pe d'o diskar.

Meizañ a c'hellit bremañ perak, pa oa o selaou ouzh o soroc'hadennoù hag o speuñiadennoù, e krogas Gandalf da vout spontet-bras, dezhañ da vout hudour, ha da soñjal e pegen fall ul lec'h e oant, ha ne oant ket dienket tamm ebet. Ne oa ket o vont d'o lezel d'ober ar pezh a garent evelato,

petra bennak ma ne oa ket evit ober kalz tra, pintet ma oa en ur wezenn uhel gant bleizi tro-dro dezhi war an douar en traoñ. Dastum a reas ar melloù avaloù-pin diwar skoultroù e wezenn. En unan neuze e lakaas un tan glas skedus, hag e stlepel a reas, c'hwiban gantañ, er c'helc'hiad bleizi. Unan anezho a voe tizhet en e gein, ha kerkent e krogas an tan en e greoñ, hag eñ da lammat du-mañ du-hont en ur chilpat euzhus. Unan all a zeuas neuze hag unan all, an eil e flammennoù glas, egile e flammennoù ruz, unan all e flammennoù gwer. Tarzhañ a rejont ouzh an douar e-kreiz ar c'helc'h ha bannañ fulennoù ha moged livek. Unan bras-dibar a dizhas ar pennbleiz en e fri, hag ul lamm a zek troatad a reas er vann, kent daoulammat tro-dro d'ar c'helc'h en ur zantañ hag en ur blaouiañ war ar bleizi all zoken, dre e fulor hag e spont.

Huchal ha youal a reas ar gorrien ha Bilbo. Spouronus da welet e oa kounnar ar bleizi, ha leun e voe ar goadeg gant o zousmac'h. Atav e vez braouac'het ar bleizi gant an tan, met un tan iskis-spontus e oa hennezh. Mar deue ur fulenn en o c'hreoñ e pege hag e teve ennañ, ha nemet e ruilhjent-diruilhjent buan e teuent flammennoù-holl dizale. Buan-tre e voe bleizi o ruilhañ dibaouez e pep lec'h en digoadenn evit tennañ ar fulennoù eus o c'hein, tra m'edo ar re a oa o teviñ o redek tro-dro en ur yudal hag o lakaat tan er re all, betek ma voent argaset gant o mignoned-i ha ma skarzhjont kuit war an diribinoù en ur vlejal hag en ur c'harmiñ davit dour.

"Petra eo an tousmac'h-se er goadeg ?" eme Aotrou an Erered. Kludet e oa, du el loargann, war lein ur pikern digenvez war lez reter ar menezioù.

"Mouezhioù bleizi a glevan ! Ha gant ur mestaol er c'hoadoù emañ ar gobilined ?"

Sevel en aer a reas, ha kerkent e lammas daou eus e warded a-ziwar reier a bep tu dezhañ da vont d'e heul. Troiata a rejont en oabl ha sellet ouzh kelc'h ar Warged, anezhañ ur pikig pell en traoñ. Lemm eo daoulagad an erered avat, ha gouest int da welet traoùigoù a-bell-kaer. Aotrou erered ar Menezioù Latarek en devoa un daoulagad a c'halle sellet diwilc'h ouzh an heol ha gwelet ul lapin o fiñval war an douar ur miltir dindanañ el loargann zoken. Neuze, petra bennak ma ne c'halle ket gwelet an dud er gwez, e c'hallas kompren ar fourgas a rene e-touez ar bleizi ha gwelet al luc'hedennoùigoù-tan, ha klevet ar yudadennoù hag ar chilpadennoù gwan a save betek ennañ eus ar pelloù dindanañ. Gouest e voe ivez da welet asked al loar war goafioù ha tokarnioù gobilined, dre ma oa ar bobl fallakr o tont er-maez dre he dor, o tiskenn a-steudadoù hir gant tor ar menez hag o sankañ er goadeg en ur gildreiñ.

N'eo ket an erered laboused hegarat. Lod anezho zo digalon ha kriz. Al laboused brasañ e oa gouenn hen menezioù an Norzh avat ; lorc'hus ha kreñv e oant, ha hael e oa o c'halon. Ne garent ket ar gobilined, ha n'o devoa ket aon razo. Pa c'hoarveze ganto teuler pled dezho (ar pezh a oa dibaot a wezh, pa ne zebrent ket hevelep krouadurioù), e fardent warno hag en o c'hasent d'o mougevioù en-dro, garmadennoù ganto, hag e harzent ouzh forzh pe vestaol e oant oc'h ober. Ar gobilined a gasae an erered hag a oa spontet ganto, met ne oant ket evit tizhout o neizhioù pintet-uhel hag o argas diouzh ar menezioù.

En noz-se e oa Aotrou an Erered leun a ranellder, fellout a rae dezhañ gouzout petra a oa o

c'horiñ ; neuze e c'halvas kalz erered all da zont davetañ, ha nijal kuit a rejont diouzh ar meneziou, hag en ur droidellañ e tiskennjont a-nebeudoù betek kelc'h ar bleizi ha lec'h-emvodañ ar gobilined.

Hag un taol kaer e voe ! Traoù spontus a oa c'hoarvezet aze en traoñ. Ar bleizi e oa bet an tan o pegañ enno hag a oa tec'het kuit er goadeg o devoa he entanet e meur a lec'h. E-kreiz an hañv e oad, ha nebeut a c'hlav a oa bet e-pad ur pennad en tu reter-se eus ar meneziou. Dizale e voe tan er raden arvelen, er skoultroù kouezhet, er pallennad tev a zelioù-pin, hag er gwez marv amañ hag ahont. Tan a oa o lammat tro-dro da zigoadenn ar Warged. Ar bleizi-diwall avat ne guitajont ket ar gwez. Pennfollet ha kounnaret an tamm anezho e lamment hag e yudent tro-dro d'ar c'hefioù hag e kunujennent ar gorrien en o yezh euzhus, gant o zeod o tivilhañ hag o daoulagad o skediñ ken ruz ha ken taer hag ar flammennoù.

A-greiz-holl neuze e teuas gobilined d'ar red en ur youc'hal. Krediñ a rae dezho e oa un emgann gant ar goaderion o vont en-dro ; dizale avat e ouezjont ar pezh a oa c'hoarvezet e gwirionez ; lod anezho, evit gwir, a azezas hag a c'hoarzhas. Lod all a hejas o goafioù hag a lakaas an treid anezho da stlakal ouzh o skoedoù. Ar gobilined n'o devez ket aon rak an tan, ha dizale o devoe savet ur raktres a hañvale dezho bout farsus-tre.

Lod a vodas an holl vleizi. Lod all a vernias raden ha briñsadoù tro-dro da gefioù ar gwez. Lod all a redas tro-war-dro hag a bilpazas hag a skoas, a skoas hag a bilpazas, betek ma voe lazhet an holl flammennoù pe dost — met ne lazhjont ket an tan a oa tostañ d'ar gwez ma oa ar gorrien. An tan-se a vagjont gant delioù ha skourroù marv ha raden.

Dizale e voe ur c'helc'hiad moged ha flammennoù e pep lec'h tro-dro d'ar gorrien, ur c'helc'hiad e virjont outañ a skignañ er-maez ; tamm-ha-tamm e c'hounezas tachenn war-du e greiz, betek ma teuas an tan a oa o redek da lipat ar gor a oa berniet dindan ar gwez. Moged a oa e daoulagad Bilbo, tommder an tan a c'halle santout ; hag a-dreuz ar moged e c'halle gwelet ar gobilined o korolliñ tro-dro ha tro-dro en ur c'helc'h evel tud tro-dro da dantad Gouel Sant Yann. E-maez kelc'h ar soudarded o korolliñ gant goafioù ha bouc'hili e oa ar bleizi, war-hed un nebeud kammedoù, o sellet hag o c'hortoz.

An hobbit a c'hallas klevet ar gobilined o stagañ gant ur ganaouenn euzhus :

*Pemzek labous e pemp saprenn,*
*Avelet e voe o fluñv gant un tanus a aezhenn*
*Hogen, labousedigoù farsus, n'o devoa divaskell ebet !*
*O petra gant an traoùigoù farsus a vo graet ?*
*O c'heusteurenniñ en ur pod, pe o rostañ ent-bev,*
*O fritañ, o birviñ hag o debriñ tomm-berv ?*

Paouez a rejont neuze ha youc'hal : “Nijit kuit, labousedigoù ! Nijit kuit mar gellit ! Diskennit, labousedigoù, pe rostet e viot en ho neizhioù ! Kanit, kanit, labousedigoù ! Perak ne ganit ket ?”

“Kerzhit kuit, paotredigoù !” a huchas Gandalf da respont. “N'eo ket ar mare da neizheta. Ivez, kastizet e vez ar paotredigoù fall a vez o c'hoari gant an tan.” Kement-se a lavaras d'o imoriñ, ha da ziskouez dezho ne oa ket spontet ganto — daoust ma oa, evel-just, evit dezhañ bout un hudour. Ne rejont van ebet avat, ha kendelc'her da ganañ.

*Devit, devit, gwezenn ha raden !*
*Krazit ha gwrac'hellit ! Un etev o kazarc'hiñ*
*Da sklêrijennañ an noz evit hon dudi,*
*Ya hey !*

*Poazhit-i ha krazit-i, fritit-i ha rostit-i !*
*betek ma flammo o barv ha ma tiskedo o*
*[daoulagad ;*
*betek ma flaerio o blev ha ma tarzho o*
*[c'hroc'hen,*
*ma teuzo o lard ha ma vo o eskern du*
*dindan an oabl bernioù ludu !*
*Evel-se e varvo ar gorrien,*
*hag e sklêrijennint an noz evit hon dudi,*
*Ya hey !*
*Ya-harri-hey !*
*Ya hoy !*

Ha gant ar *Ya hoy !* se e voe ar flammennoù dindan gwezenn Gandalf. En ur serr-lagad e pegas er re all. An tan a grogas er rusk, strakal a reas ar skoultroù izelañ.

Gandalf neuze a bignas betek barr e wezenn. Ar sked trumm a darzhas diouzh e walenn evel ul luc'hedenn, tra ma oa o fardañ lammat en traoñ diwar an uhel e kreizig-kreiz goafioù ar gobilined. Lazhet e vije bet, petra bennak m'en devije lazhet kalz anezho emichañs dre zifaragoellañ evel un tan-foeltr. Biskoazh ne lammas avat.

Dres d'an ampoent, Aotrou an Erered a fardas, e bakas en e grabanoù hag a steuzias.

Ur yudadeg a fulor hag a souezh a voe digant ar gobilined. Uhel e klipas Aotrou an Erered, a oa bet kelaouet gant Gandalf da neuze. Hanterdro a reas al laboused meur a oa gantañ, ha fardañ evel

skeudoù du divent. Ar bleizi a glemmichas hag a skrignas o dent ; ar gobilined a yudas hag a bilpazas gant ar gounnar en ur stlepel o goafioù pounner er vann, en aner. An erered a fardas warno ; flapadeg teñval o eskell o leurias pe o c'hasas da bell ; o c'hrabanoù a zirogas dremmoù gobilined. Laboused all a nijas betek barr ar gwez hag a bakas ar gorrien, a oa o pignat da neuze ken uhel ha ma kredent ober.

Darbet e voe d'ar paourkaezh Bilbo bout lezet a-dreñv adarre ! A-boan ma teuas a-benn da dapout krog e divhar Dori, tra ma oa Dori dibradet da ziwezhañ-holl ; hag o-daou ha sevel a-us an tousmac'h hag an tangwall, Bilbo o vrañsellat er vann gant e zivrec'h tost da derriñ.

Da neuze, pell en traoñ, e oa ar gobilined hag ar bleizi o skarzhañ kuit pell ha da bep tu er c'hoadoù. Un nebeud erered a oa c'hoazh o troidellañ hag o nijellañ a-us an dachenn-emgann. A-daol-trumm e lammas ar flammennoù a oa tro-dro d'ar gwez dreist ar skoultroù uhelañ. Pignat a rejont, strak enno. Ur barrad fulennoù ha moged a voe. E koulz hag e kentel en devoa Bilbo kemeret an tec'h !

Gwan e voe gouloù an tan dindano dizale, ur skleur ruz o wilchañ war al leur zu ; hag uhel en oabl e oant, o sevel dalc'hmat e troidelloù nerzhus. Biken ne voe an nijadenn-se ankouaet gant Bilbo, ispilhet-start ouzh daouufern Dori. "Ma divrec'h, ma divrec'h !" a glemmiche ; Dori avat a glemme "ma faourkaezh divhar, ma faourkaezh divhar !"

Mezevellet e veze Bilbo gant an uheloù pa veze pep tra reizh. Lakaet diaes e veze pa selle dreist ribl un dister a dorgennig ; ha nepred ne oa bet plijet gant ar skeulioù, nes komz eus ar gwez (dre ma ne oa biskoazh bet ret dezhañ tec'hel diouzh bleizi). Ijinañ a c'hellit neuze pe voudinell a oa en

e benn, pa daole selloù etrezek an traoñ etre e vizied-treid a-ispilh ha pa wele an douaroù teñval oc'h em ledañ dindanañ, tizhet amañ hag ahont gant al loargann en ur roc'h war tor ur run pe en ur richer er plaenennoù.

O tostaat e oa kribennoù disliv ar menezioù, pikernioù sklêrijennet gant al loar o poentennañ diouzh skeudoù du. Hañv pe get, yen-sklas e oa anezhi war a hañvale. Serriñ e zaoulagad a reas, o klask gouzout ha gouest e vije da zelc'her pelloc'h c'hoazh. Da c'houde e ijinas ar pezh a c'hoarvezje mar ne vije ket. Kalonask a zeuas dezhañ.

Dres e koulz evitañ e voe echu gant an nijadenn, dres kent ma fazias e zivrec'h. Berr warnañ e tiskrogas diouzh daouufern Dori hag e kouezhas war pladenn diskempenn leur un erer. Aze e chomas gourvezet, mut, hag e soñjoù a oa ur c'hemmesk a souezh o vout saveteet diouzh an tan, hag a aon rak kouezhañ a-ziwar al lec'h strizh-se tre er skeudoù don a oa e pep tu. Boudinell vras e gwirionez a oa en e benn d'an ampoent goude an darvoudoù braouac'hus a oa c'hoarvezet en tri devezh diwezhañ, ha netra pe dost da zebriñ, hag em gavout a reas o lavaret a vouezh uhel : "Bremañ e ouzon petra a c'hoarvez en askre un tamm kigsall pa vez tennet trumm diouzh ar balarenn warbouez ur pik hag adlakaet war ar stalenn !"

"N'ouzit ket avat !" a glevas Dori oc'h eilgeriañ, "rak ar c'hig-sall a oar e tistroio d'ar balarenn abred pe ziwezhat ; ha spi a rankomp kaout ne c'hoarvezo ket ganimp. Ha na rit ket 'pik' diouzh un erer, ivez !"

"Nann 'vat ! Tamm pig ebet — pik, pa lavarin mat," eme Vilbo en ur vont en e goazez hag en ur sellet gant nec'h ouzh an erer a oa kludet tostik dezho. Klask a reas gouzout pe sotoni all en devoa

lavaret, ha dizereat e vije bet e-keñver an erer. Gwelloc'h eo na vout dizereat e-keñver un erer, pa ne vezer ket mentet uheloc'h eget un hobbit, ha pa vezer war e leur diouzh noz !

Trawalc'h e voe d'an erer lemmañ e bigos ouzh ur maen ha kempenn e bluñv, ha ne reas ket a van.

Dizale e voe un erer all o nijal betek enno. "Urzh hoc'h eus digant Aotrou an Erered da gas ho prizonidi betek ar Balir Meur," a glipas, hag eñ kuit. Egile a dapas krog e Dori gant e skilfoù hag a nijas kuit gantañ en noz en ur lezel Bilbo en e unanig. Un nebeudig nerzh a chome gantañ, kement ha klask gouzout petra a venne an erer lavaret dre "prizonidi", ha kregiñ da soñjal e bout roget-diroget da goan evel ul lapin, pa zeuas e dro-eñ.

An erer a zistroas, e bakas en e grabanoù dre gein e vantell, hag a zibradas. Ur verr a nijadenn e voe en taol-se. Prestik goude e voe lakaet, o krenañ diwar e spont, war ul ledan a valir roc'hellek ouzh tor ar menez. Ne oa hent ebet da ziskenn betek ennañ, nijal a oa ret ; na hent da ziskenn a-ziwarnañ, nemet e lammjed en islonk. Aze e kavas an holl re all, en o c'hoazez, gant o c'hein ouzh moger ar menez. Aotrou an Erered a oa aze ivez, hag o komz ouzh Gandalf e oa.

Evit doare ne vije ket debret Bilbo, goude pep tra. Aotrou an Erered ha Gandalf a hañvale anavout an eil egile un nebeudig, ha bout skoulmet darempredoù a vignoniezh zoken. E gwirionez, Gandalf, a oa bet alies er menezioù, en devoa ur wezh graet ur vad d'an erered ha prederiet o aotrou a oa bet gloazet gant ur saezh. Gwelet a rit neuze ne dalveze "prizonidi" nemet "prizonidi bet saveteet diouzh ar gobilined", ha n'eo ket ereidi an erered. Dre selaou komzoù Gandalf e veizas Bilbo e oant o vont da dec'hel evit gwir diouzh ar

meneziou euzhus a-benn an diwezh. Edo Gandalf o vreutaat raktresoù gant an Erer Meur evit dougen ar gorrien hag eñ ha Bilbo d'ar pelloù hag o lakaat un tamm mat war-raok en o beaj a-dreuz ar plaenennoù izeloc'h.

Ne felle ket da Aotrou an Erered o c'has betek ul lec'h tost da diez-annez an dud. "Tennañ a rajent warnomp gant o melloù gwaregi ivin," emezañ, "rak krediñ a raje dezho e vijemp war-lerc'h o deñved. Hag ar gwir a vije ganto en amzerioù all. Nann ! Laouen omp o vout skrapet o freizh diouzh ar gobilined, ha laouen o tiskouez hor grad-vat deoc'h, met ned aimp ket da lakaat hor buhez en arvar evit korrien e plaenennoù ar Su."

"Mat-tre," eme C'handalf. "Kasit-ni d'al lec'h a blijo deoc'h ha ken pell ha ma teurvezot ober ! Bras eo hon dle en ho keñver end-eeun. Da c'hortoz avat eo du hon dent gant ar brasañ naon."

"Emaon edan mervel gantañ," a lavaras Bilbo gant ur vouezhig wan na voe klevet gant den ebet.

"Se a c'hell bout pareet, marteze," eme Aotrou an Erered.

Diwezhatoc'h en noz e c'halled gwelet un tantad o skediñ war ar balir roc'hellek ha trolinennoù korrien tro-dro dezhañ o keginañ hag o lakaat ur brav a rost da frondiñ. Bleñch sec'h a oa bet degaset gant an erered d'ober evit gor, ha lapined, gedon, hag un dañvadig. Ar gorrien a reas war-dro aozañ ar boued. Re wan e oa Bilbo evit reiñ dorn, ha forzh penaos ne oa ket gwall ampart pa oa anv a ziskroc'henañ lapined pe zispenn kig, dre ma oa boaz d'e gaout degaset er gêr gant ar c'higer ha prest end-eeun da vout keginet. Gandalf ivez a oa gourvezet war al leur goude bout graet e lodenn dre lakaat an tan da gregiñ, p'o devoa Oin ha Gloin kollet o delinoù

(biskoazh n'eo ar gorrien troet d'an alumetez, betek en deiz a hiziv zoken).

Evel-se eta e voe an dibenn d'an troioù-kaer er Menezioù Latarek. Dizale e voe kreuz Bilbo leun ha klet en-dro, ha kavout a reas dezhañ e c'hallje kousket dic'hoantet, petra bennak evit gwir ma vije bet un dorzh vara hag amanenn muioc'h d'e c'hrad eget tammoùigoù kig rostet war-bouez bizhier. Kousket a reas, tamolodet war ar roc'h kalet, donoc'h eget ma n'en devoa biskoazh graet war e wele pluñv en e doullig dezhañ er gêr. A-hed an nozvezh avat e hunvreas en e di-eñ hag e kantreas dre an holl salioù anezhañ davit un dra bennak na oa ket gouest da gavout pe da gounaat an neuz anezhañ.

*Pennad VII*

# UN ISKIS A DI-ANNEZ

Gant heol ar beure en e zaoulagad e tihunas Bilbo antronoz. Lammat en e sav a reas da sellet ouzh an eur ha da vont da lakaat e gitell da dommañ — ha kavout a reas ne oa ket er gêr tamm ebet. Azezañ a reas neuze ha hiraezhiñ en aner d'ur walc'hadenn ha d'ur vroustadenn. Hini ebet anezho n'en devoe, na te na krazenn na kig-sall d'e lein, kig yen deñved ha lapined hepken. Ha goude-se e rankas em brientiñ evit loc'hañ kuit adarre.

Aotreet e voe en taol-mañ da bignat war kein un erer ha da dapout krog etre e zivaskell. An aer a zilamme dreistañ ha serriñ e zaoulagad a reas. A-bouez-penn e kimiade ar gorrien, en ur ouestlañ da Aotrou an Erered diskouez o anaoudegezh-vat mar bije roet tro dezho, tra ma tibrade pemzek labous bras a-ziwar tor ar menez. Tost c'hoazh d'ar gribenn reterel anezhañ e oa an heol. Sin e oa ar beure, ha lusennoù a oa en traoñiennoù hag en diazennoù, ha punañ a raent amañ hag ahont tro-dro da bikernioù ha barroù ar runioù. Bilbo a zigoras ul lagad d'ober ur sell, ha gwelet a reas e oa uhel an evned end-eeun ha diamen ar bed, hag ar menezioù a oa o steuziañ er pellder a-dreñv dezho. Serriñ e zaoulagad a reas, ha startaat e grog.

"Na biñsit ket !" eme e erer. "Arabat eo deoc'h bout spontet evel ul lapin, zoken pa'z oc'h damheñvel ouzh unan. Ur beurevezh brav eo anezhi, gant nebeut a avel. Petra zo gwelloc'h eget nijal ?"

Plijet e vije bet Bilbo o lavaret : “Ur gibellad tomm ha lein diwezhat goude-se war al letonenn” ; gwell e voe dezhañ avat na lavaret ger, ha distardañ e grog un disterig hepken.

Goude ur pennad mat a amzer o devoa an erer gwelet pal o beaj moarvat, daoust dezho bout uheltre en oabl, rak kregiñ a rejont da ziskenn a-droidelloù ec’hon. Pell e rejont kement-se, hag en diwezh e tigoras an hobbit e zaoulagad adarre. Tostoc’h a-galz e oa an douar, ha dindano e oa gwez a hañvale bout derv hag evlec’h, ha geoteier ec’hon, hag ur stêr o redek a-dreuz kement-se holl. O tiboukañ sonn ag an douar avat, dres war hent ar stêr a c’hoarie an dro dezhañ, e oa ur pikol roc’hell, hogos ur run mein, par da c’hedlec’h diwezhañ ar menezioù diamen pe d’un tamm bet stlapet warhed miltirioù er blaenenn gant ur ramz bennak a-douez ar ramzed.

Buan neuze e nijas an erered unan-hag-unan etrezek laez ar roc’h-se ma lakajont o zreizhidi.

“Chañs vat deoc’h !” a glipjont, “nep da lec’h ez afec’h, betek m’ho tegemero ho leurioù da zibenn ho peaj !” Setu ar c’homzoù seven a vez lavaret e metoù an erered.

“R’ho tougo an avel edan ho tivaskell betek al lec’h ma troc’h an Heol e hent ha ma kerzh al Loar !” a eilgerias Gandalf, a anave ar respont dereat.

Hag evel-se e tispartijont. Ha petra bennak ma teuas Aotrou an Erered diwezhatoc’h da vout Roue an Holl Evned ha ma tougas ur gurunenn aour, hag e bemzek tier pep a gelc’henn aour (savet diwar an aour a voe roet dezho gant ar gorrien), biken n’o gwelas Bilbo en-dro — nemet uhel hag er pelloù e-kerzh emgann ar Pemp Lu. Met dre ma c’hoarvez kement-se e dibenn an danevell-mañ ne lavarimp netra ouzhpenn war e zivoud bremañ.

Ul lec'h plaen a oa e laez ar run meinek, hag ur wenodenn deuc'h gant kalz pazennoù a gase betek ar stêr, enni ur roudouz graet diwar melloù mein sklat a gase d'ar c'heoteg en tu all d'ar froud. Ur vougev vihan (unan yac'hus he leur gailhosek) a oa ouzh troad an diri ha tost da benn ar roudouz. Eno en em vodas ar strollad da zivizout petra a oa d'ober.

"Atav on bet e-soñj da gas an holl ac'hanoc'h dibistig (mar be tro) betek tu all ar menezioù," eme an hudour, "ha bremañ dre leviadur mat *ha* chañs vat setu graet ganin. Evit gwir, emaomp un tamm mat pelloc'h er reter eget ma vennen mont ganeoc'h, rak homañ n'eo ket ma flanedenn goude pep tra. Marteze e taolin ur sell warni kent ma vo peurechu, met e-keit-se em eus traoù all mallus d'ober war o zro."

Ar gorrien a gunudas hag a ziskouezas bout mantret-holl, ha Bilbo a ouelas. Krog e oant bet da gredin en devije Gandalf o ambrouget a-hed an hent hag e vije bet atav ganto d'o zennañ diouzh an tennderioù. "N'emaon ket o vont da steuziañ bremañ diouzhtu," emezañ. "Un devezh pe zaou ouzhpenn a c'hallan reiñ deoc'h. Emichañs e c'hallan ho skoazellañ d'em dennañ diouzh an enkadenn-mañ, hag un tamm skoazell am eus-me ezhomm. N'hon eus boued ebet, ha pakad ebet, ha pone ebet da varc'hegañ ; ha n'ouzit ket pelec'h emaoc'h. Kement-se a c'hallan lavaret deoc'h. Emaoc'h c'hoazh un nebeud miltirioù en norzh d'ar wenodenn a vije bet dav dimp hediñ, mar n'hor bije ket kuitaet hent ar menez diwar herr. Nebeut-tre a dud zo o vevañ er c'horn-bro-mañ, nemet e vijent deuet betek amañ goude ma zroiad diwezhañ dre an hent-mañ, un nebeud bloavezhioù zo. Emañ *unan bennak* a ouzon diwar e benn o chom nepell

diouzh amañ avat. An Unanbennak-se a reas an diri er mell roc'h — ar Garreg a ra dioutañ, war a gredan. Ne zeu ket alies betek amañ, naren war an deiz a-dra-sur, ha didalvez eo chom d'e c'hortoz. Risklus-tre e vije e gwirionez. Ret eo dimp mont d'e glask ; ha mard a pep tra war e reizh pa gejimp outañ e soñj din ez in kuit hag e hetin 'chañs vat deoc'h nep da lec'h ez afec'h' evel an erered."

En aspediñ a rejont da nag o c'huitaat. Aour an aerouant hag arc'hant ha bravigoù a ginnigjont dezhañ, ne youlas ket kemmañ e vennozh avat. "Gwelet e vo, gwelet e vo !" emezañ, "ha me 'gred din em eus gounezet end-eeun un nebeud eus aour ho aerouant — pa vo en ho kerz."

Paouez da aspediñ a rejont goude kement-se. Tennañ o dilhad a rejont neuze, ha kouronkañ er stêr, a oa bas ha sin ha meinek er roudouz. Distanet e oant goude bout bet o sec'hiñ dindan an heol, a oa kreñv ha tomm da neuze, daoust dezho bout gwiridik c'hoazh ha naoniek un tammig. Dizale e treuzjont ar roudouz (en ur zougen an hobbit), hag e krogjont da gerzhet a-dreuz ar geot glas uhel hag a-hed ar renkennadoù derv brec'hiek-hir hag evlec'h uhel.

"Ha perak e vez graet ar Garreg dioutañ ?" a c'houlennas Bilbo en ur vale e kichen an hudour.

"Ar Garreg a ra dioutañ, abalamour ma'z eo karreg e c'her evit an dra-se. Kerreg a ra-eñ eus hevelep traoù, ha hennezh eo *ar* Garreg abalamour ma'z eo an hini nemeti zo tost d'e di ha m'en anav mat."

"Piv a ra dioutañ ? Piv en anav ?"

"An Unanbennak em eus komzet diwar e benn — un den meur-meur. Ret eo deoc'h-holl bout seven-tre p'ho kinnigin. A-sil-kaer en ho kinnigin, daou-ha-

daou, a gred din ; ha *ret* eo deoc'h teuler evezh ha nag e drabasiñ, pe Doue 'oar petra a c'hoarvezo. Gouest eo da vout skrijus pa vez kounnaret, evitañ da vout hegarat a-walc'h pa vez war e du mat. Ho kouzaouiñ a ran avat : aes-tre ez a e fulor."

Em vodañ tro-dro dezho a reas ar gorrien pa glevjont an hudour o komz evel-se da Vilbo. "Ha hennezh eo an den emaoc'h ouzh hor c'has d'e vete ?" a c'houlennjont. "Ha ne c'halljec'h ket kavout unan bennak e vije aesoc'h tremen outañ ? Ha ne vije ket gwelloc'h mar displegjec'h an traoù un tammig fraesoc'h ?" — hag all.

"Ya sur a-walc'h ! Nann ne c'halljen ket ! Ha gant evezh bras e oan o tisplegañ," a eilgerias an hudour gant imor. "Beorn eo e anv, mard eo ret deoc'h gouzout hiroc'h. Kreñv-tre eo-eñ, hag ur c'hemmer kroc'hen eo-eñ."

"Petra ! Ur feurour, un den a ra 'konifled' eus lapined, pa ne dro ket o c'hrec'hin da re wiñvered ?" a c'houlennas Bilbo.

"Ma Doue benniget 'ta, nann, nann, NANN, NANN !" eme C'handalf. "Na vezit ket diboell, Ao. Sac'heg, mar gellit ; hag en anv an holl vurzhudoù na rit ket meneg eus ar ger feurour adarre keit ha ma viot tostoc'h eget ur c'hant miltir diouzh e di, nag eus ar gerioù pallenn, mantell, stol, feurenn, pe eus hevelep gerioù mantrus ! Ur c'hemmer kroc'hen eo-eñ. Kemmañ e groc'hen a ra-eñ : gwezh e vez ur pikol arzh du, gwezh all e vez ur pezh den nerzhus e vlev du ur mell divrec'h ha barv hir dezhañ. Ne c'hallan ket lavaret gwall galz ouzhpenn, daoust ma tlefe kement-se bout trawalc'h. Lod tud a lavar ez eus anezhañ un arzh a ziskenn eus an arzhed bras ha hen, deuet eus ar menezioù, a veve amañ a-raok ma teuas ar ramzed. Lod all a lavar ez eus anezhañ un den a

ziskenn eus an dud kentañ a veve kent ma teuas Smaug pe an erevent all er rann-mañ eus ar bed, ha kent ma teuas ar gobilined er runioù zo en Norzh. Ne c'hallan ket lavaret, daoust ma kred din ez eo an hini diwezhañ an istor gwirion. N'eo ket an doare tud e lakaer goulennoù diwar o fenn.

"Bezet pe vezet, n'emañ dindan strobinell ebet na vije ket e hini dezhañ. En ur goadeg derv emañ o chom hag ur bras a di koad en deus ; hag evel un den e talc'h chatal ha kezeg zo tost ken burzhudus hag eñ. Labourat evitañ a reont ha komz dezhañ. Ne zebr ket diwarno ; ne hemolc'h na ne zebr loened gouez kennebeut. Ruskennadoù ha ruskennadoù gwenan bras ha blech zo gantañ, ha diwar goaven ha mel e vev dreist-holl. Pell ha da bep tu e kantren pa vez arzh. Ur wezh en e welis azezet en e unan war laez ar Garreg diouzh noz, o sellet ouzh al loar a oa o sankañ war-du ar Menezioù Latarek, hag e glevet a ris o krozal e yezh an arzhed : 'Dont a raio an deiz ma varvint ha ma tistroin !' Setu perak e kred din e teuas-eñ ur wezh eus ar menezioù."

Forzh danvez da brederiañ o devoa Bilbo hag ar gorrien goude-se, ha ne rejont goulenn all ebet. Un hir a hent o devoa da redek c'hoazh. A-dreuz krec'h ha traoñ e kerzhjont pounner. Goroc'h-gorañ e teue anezhi tamm-ha-tamm. A-wezhioù e tiskuizhent dindan ar gwez, ha ker bras e oa naon Bilbo neuze m'en devije debret mez mar bijent bet azv a-walc'h evit bout kouezhet war an douar.

Kreiz an endervezh e oa pa verzjont melloù takadoù bleunioù, an holl ag an hevelep gouenn o kreskiñ a-gevret, evel pa vijent bet plantet. Melchon a oa pergen, ha takadoù lost-louarn o wagenniñ, ha melchon ruz, ha seizennadoù ledan a

velaouen gwenn berr c'hwezh ar mel ganto. Safron, sarac'h ha fraoñv a oa en aer. Gwenan a oa o labourat e pep lec'h. Ha pebezh gwenan ! Biskoazh n'en devoa Bilbo gwelet hevelep traoù.

"Mar c'hoarvezje ganin bout flemmet gant unan," a soñjas, "e koeñvjen betek bout div wezh tevoc'h eget ma'z on !"

Brasoc'h eget sifronelled e oant. Un tamm mat brasoc'h eget ho piz-meud e oa ar pared, hag evel aour entanet e skede ar rizennoù melen war o c'horfoù du-pod.

"Emaomp o tostaat," eme C'handalf. "Emaomp war lez e beurvanoù-gwenan."

Goude ur pennadig e tizhjont ur rizennad derv uhel ha kozh-tre, hag en tu-hont d'ar re-se ur c'harzh spern uhel na c'halled na gwelet na tremen drezi.

"Gwell eo e c'hortozfec'h amañ," eme an hudour d'ar gorrien ; "ha pa c'halvin pe c'hwibanin krogit da zont da'm heul — gwelet a reot pe dre lec'h e tremenan — daou-ha-daou hepken avat, taolit evezh, war-dro pemp munutenn etre pep koublad ac'hanoc'h. Tevoc'h eo Bombur, evit daou e tremeno, gwell eo e teufe en e unan ha da ziwezhañ. Deuit Ao. Sac'heg ! Un ode zo en un tu bennak dre amañ." Ha gant kement-se e kerzhas kuit a-hed ar c'harzh en ur gas gantañ an hobbit spontet.

Dizale en em gavjont dirak ur gloued koad, uhel ha ledan ; en tu-hont dezhi e c'halled gwelet liorzhoù hag ur bodad savaduriοù prenn izel, lod anezho soulet ha graet diwar bilvodoù diaoz : grignoloù, marchosioù, mirlec'hioù, hag un hir a di prenn. En tu all d'ar mell garzh, diouzh kostez ar su, e oa renkennadoù ha renkennadoù a ruskennoù o zoennoù plouz stummet evel kleier. Leun e oa an aer gant trouz ar gwenan ramzel o

nijal amañ hag ahont hag o ruzañ tre hag ermaez.

Bountañ war ar gloued pounner a zigoras en ur wigouriñ a reas an hudour hag an hobbit, ha diskenn gant ur wenodenn ledan war-du an ti. Pennoù-kezeg, brav-tre o reun ha kempenn-mat, a bignas d'an tus a-dreuz ar geot hag a sellas outo a-ratozh gant dremmoù speredek-tre ; d'an daoulamm ez ejont betek ar savadurioù goude-se.

"Aet int da gemenn dezhañ donedigezh estrenien," eme C'handalf.

Dizale en em gavjont en ur porzh, teir moger anezho o vout stummet gant an ti prenn hag e zaou apoteiz hir. Er c'hreiz e oa astennet ur pikol kef derv gant kalz skoultroù troc'h stok outañ. War e sav ekichen e oa ur pezh gwaz e vlev hag e varv du ha stank, dezhañ ur mell divrec'h noazh hag ur pikol divesker o c'higennoù skoulmek. Gwisket e oa gant un doneg c'hloan a ziskenne betek e zaoulin, hag o reiñ bronn d'ur mell bouc'hal e oa. Ar pennnoùkezeg a oa en e gichen, o frioù a-live gant e zivskoaz.

"Ugh ! setu-i !" emezañ d'ar pennoù-kezeg. "Ne ziskouezont ket bout risklus. Mont kuit a c'hellit !" C'hoarzhin a reas, ur pezh c'hoarzhadenn a ruilhediruilhe, lakaat e vouc'hal war al leur ha mont war-raok.

"Piv oc'h ha petra 'fell deoc'h ?" emezañ rust, war e sav e-tal dezho hag uhel dreist Gandalf. Evit a sell ouzh Bilbo, aes e vije bet dezhañ piltrotat etre e zivhar hep stouiñ e benn da virout a stekiñ ouzh rizenn toneg c'hell an den.

"Gandalf on-me," eme an hudour.

"Biskoazh klevet diwar e benn," a ronkas an den. "Ha petra eo ar paotrig-se ?", emezañ en ur stouiñ da grizañ e dal ouzh an hobbit gant e zivabrant du diskempenn.

"An ao. Sac'heg eo, un hobbit a diegezh mat hag a vrud direbech," a lavaras Gandalf. Ur stouadenn a reas Bilbo. N'en devoa tog ebet da lemel, ha poanius e oa e emskiant eus e nozelennoù diank niverus. "Un hudour zo ac'hanon," a gendalc'has Gandalf. "Klevet em eus diwar ho penn, pa n'hoc'h eus ket klevet diwar ma hini ; marteze avat hoc'h eus klevet war divoud ma c'henderv mat Radagast zo o vevañ tost da harzoù Su Koadeg an Noz ?"

"Ya ; n'eo ket ur paotr fall, evitañ da vout un hudour, me 'gred. Gwelet e veze ganin gwezh ha gwezh all," eme Veorn. "Mat, bremañ pa ouzon piv oc'h, pe biv a lavarit bout, petra 'fell deoc'h ?"

"Evit lavaret ar wirionez, kollet hon eus hor pakadoù ha tost kollet hon hent, ha skoazell hor bije ezhomm, pe ali da nebeutañ. Dav eo din lavaret hon eus bet reuz a-walc'h gant gobilined er menezioù."

"Gobilined ?" eme ar pezh den, rust an tamm anezhañ. "Oc'ho, trubuilhoù hoc'h eus bet *ganto* neuze, hañ ? Ha perak hoc'h aet tost dezho ?"

"Ne oamp ket mennet d'en ober. Tapet e oamp bet ganto dre souezh diouzh noz en un ode a oa ret dimp treuziñ, o tont eus Douaroù ar Gornaoueg betek ar broezioù-mañ e oamp — un hir a istor eo."

"Gwell eo deoc'h neuze dont tre ha kontañ un tamm anezhañ din, gant ma ne gemero ket un devezh a-bezh," eme an den en ur zigeriñ an hent dre un nor deñval a roe tremen eus ar porzh betek diabarzh an ti.

D'e heul en em gavjont en ur sal ec'hon un oaled en he c'hreiz. Daoust ma oad en hañv e oa un tantad o leskiñ ha sevel a rae ar moged betek ar gwifloù duet davit an ezkerzh dre un toull en doenn. Treuziñ a rejont ar sal amsklaer-se, sklêrijennet gant an tantad hag an toull a-us

dezhañ hepken, ha mont dre un nor all izeloc'h tre en un doare heolienn savet war postoù prenn graet diwar kefoù-gwez en o fezh. War ar su e skoe, ha tomm e oa c'hoazh ha leun gant gouloù an heol a oa er Gornaoueg, e vannoù o vont a-veskell tre enni hag o kouezhañ evel aour war al liorzh goloet a vleunioù a zeue tre betek an diri.

Eno ez ejont en o c'hoazez war bankoù prenn tra ma voulc'he Gandalf e istor ha Bilbo a vrañsellas e zivhar a-ispilh hag a sellas ouzh ar bleunioù el liorzh, en ur glask gouzout pe anv a oa dezho, dre ma n'en devoa biskoazh gwelet an hanter anezho a-raok.

"O tremen dre ar menezioù e oan gant ur mignon pe zaou… " eme an hudour.

"Pe zaou ? Unan hepken a c'hallan gwelet, hag unan bihan war ar marc'had," eme Veorn.

"Ma, evit lavaret ar wirionez, Ne felle ket din ho tregasiñ gant kalz ac'hanomp, kent gouzout ha foulet e oac'h. Gelver a rin, mar gallan."

"Grit, galvit !"

Un hir a sutadenn skiltrus a reas Gandalf neuze, ha nebeudik goude e tostaas Thorin ha Dori d'an ti dre wenodenn al liorzh hag e stoujont izel dirazo.

"Unan pe dri a vennec'h lavaret, pa welan !" eme Veorn. "Ar re-mañ n'int ket hobbited avat, korrien ne lavaran ket !"

"Thorin Dervskoed, en ho kourc'hemenn ! Dori en ho kourc'hemenn !" eme an daou gorr en ur stouiñ adarre.

"Ne'm eus ket dober ac'hanoc'h, trugarez," eme Veorn, "c'hwi avat hoc'h eus dober ac'hanon, me 'soñj din. N'on ket re domm ouzh ar gorrien ; met mard eo gwir ez oc'h Thorin (mab da Dhrain, mab da Dhror, me 'gred din), hag ez eo ho keneil un den a-zoare,

hag ez oc'h enebourion d'ar gobilined ha n'emaoc'h ket oc'h itrikañ ur mestaol bennak war ma douaroù — petra emaoc'h oc'h itrikañ, a-hend-all ?"

"Emaint o vont da weladenniñ bro o zadoù, pell er reter en tu-hont da Goadeg an Noz," a zisklêrias Gandalf, "ha dre zegouezh rik emaomp war ho touaroù. Edomp o treuziñ dre an Ode Uhel he devije hor c'haset d'an hent zo e su ho pro pa voemp taget gant ar gobilined fallakr — evel ma oan war-nes kontañ deoc'h."

"Kendalc'hit da gontañ, neuze !" eme Veorn, na veze nepred seven-tre.

"Ur gorventenn spontus a voe ; er-maez e oa ar ramzed-vein o stlepel reier, hag e penn an ode e klaskjomp goudor en ur vougev, an hobbit ha lies keneil dimp… "

"Ha lies a rit eus daou ?"

"Ma, ne ran ket. Muioc'h eget daou a oa evit gwir."

"Pelec'h emaint ? Lazhet, debret, distroet d'ar gêr ?"

"Ma, n'int ket. N'int ket deuet holl pa'm eus sutet, war a hañval. Abaf int, me 'laka. Gwelet a rit, aon bras hon eus da vout un niver gwall vras a gouvidi evidoc'h."

"Grit, sutit adarre ! Ur vodadeg am bo, war a hañval, hag unan pe zaou ouzhpenn na raint ket gwall vras a ziforc'h," a ronkas Beorn.

Sutal a reas Gandalf adarre ; met Nori hag Ori a voe aze hogos kent m'en devije paouezet, rak, mard hoc'h eus soñj, Gandalf en devoa lavaret dezho dont a-goubladoù bep pemp munutenn.

"Salud deoc'h !" eme Veorn. "Gwall vuan oc'h deuet — pelec'h e oac'h o kuzhat ? Deuit tre, ma Yann-blev !"

"Nori en ho kourc'hemenn, Ori en… " a grogjont ; war o c'haoz ez eas Beorn avat.

"Trugarez deoc'h ! Goulenn a rin ho skoazell pa'm bo ezhomm. Taolit ho pouez, ha kendalc'homp gant an istor-se pe poent koan e vo kent ma vo echu."

"Kerkent ha ni kousket," a gendalc'has Gandalf, "e tigoras ur faout e lost ar vougev ; gobilined a zeuas drezañ hag a bakas an hobbit hag ar gorrien hag hor bagad poneed... "

"Bagad poneed ? Petra a oa ac'hanoc'h — ur sirk o veajiñ ? Pe galz a varc'hadourezhioù a oa ganeoc'h ? Pe atav e rit ur bagad eus c'hwec'h ?"

"Ne ran ket 'vat ! Muioc'h eget c'hwec'h pone a oa e gwirionez, pa oa muioc'h eget c'hwec'h ac'hanomp — ha ma, setu daou ouzhpenn !" Dres d'an ampoent en em ziskouezas Balin ha Dwalin, a stouas ken izel ma voe al leur vein skubet gant o barv. Krizañ e dal a reas ar pezh den da gentañ, met o seizh gwellañ a rejont evit bout sevenspontus, ha kendelc'her a rejont da stouiñ o fenn ha da zaoublegañ ha da soublañ ha da hejañ o c'habelloù dirak o fennoù-glin (e doare rik ar gorrien), betek ma paouezas d'ober kruzoù ha ma tarzhas da fic'hellat : ken fentus e oa o neuz.

"Bagad e oa ar ger mat," emezañ. "Unan farsusmat. Deuit tre, paotred laouen, ha petra eo *ho* anvioù ? Ne'm eus ket ezhomm ho skoazell diouzhtu, ho anvioù nemetken ; ha goude, taolit ho pouez ha paouezit da zifretañ !"

"Balin ha Dwalin," emezo, pa ne gredent ket bout feuket, ha pouloudoufez ! azezañ war al leur a rejont, tres warno da vout sebezet.

"Kendalc'hit adarre bremañ !" eme Veorn d'an hudour.

"Pelec'h e oan erru ? A ya — ne voen *ket* paket. Ur gobilin pe zaou a voe lazhet ganin dre ul luc'hedenn... "

"Mat !" a ronkas Beorn. "D'un dra bennak e talvez bout un hudour, neuze."

"…hag em silañ dre ar faout a ris kent ma serras. Kendelc'her da ziskenn a ris betek ar sal veur, a oa leun-kouch a c'hobilined. Ar Gobilin Meur a oa aze gant tregont pe zaou-ugent gward armet. Soñjal a ris ennon ma-unan : zoken pa ne vijent ket holl chadennet an eil re ouzh ar re all, petra a c'hall un daouzegad ober enep kement ?"

"Un daouzegad ! Ar wezh kentañ eo din klevet ober un daouzegad eus eizh. Pe ur Yann-blev bennak zo ganeoc'h c'hoazh, n'int ket deuet c'hoazh er-maez eus o boest ?"

"Ma, ya, aze ez eus ur c'houblad muioc'h bremañ, war a hañval — Fili ha Kili, war a gredan," eme C'handalf, tra ma teue an daou-se war wel neuze ha ma choment war o sav en ur vousc'hoarzhin hag en ur stouiñ.

"Trawalc'h gant se !" eme Veorn. "Azezit ha chomit sioul ! Kendalc'hit bremañ, Gandalf !"

Kendelc'her gant e istor a reas Gandalf neuze, betek ma teuas d'an emgann en deñvalijenn, da zizoloadenn an nor izelañ, ha d'o euzh pa verzjont e oa bet an ao. Sac'heg dianket. "Em gontañ a rejomp ha kavout ne oa hobbit ebet. Ne chome nemet pevarzek ac'hanomp !"

"Pevarzek ! Kentañ gwezh eo din klevet e chom pevarzek pa vez lamet unan diwar zek. Nav a vennit lavaret, pe neuze n'hoc'h eus ket lavaret din holl anvioù ho strollad c'hoazh."

"Ma, evel-just n'hoc'h eus ket gwelet Oin ha Gloin c'hoazh. Ha, ma Doue ! setu-i. Spi am eus e reot trugarez dezho daoust d'an trubuilh a zegasont deoc'h."

"O deuet-holl ! Hastit afo ! Deuit 'ta, c'hwi hotaou, hag azezit ! Met lavarit din 'ta, Gandalf,

bremañ zoken n'hon eus nemedoc'h ha dek korr hag an hobbit a oa kollet. Kement-se ne sav nemet da unnek (hag unan dianket ouzhpenn) ha n'eo ket pevarzek, nemet e kontje an hudourion en un doare disheñvel diouzh hini an dud all. Met kendalc'hit gant an istor bremañ, me ho ped."

Beorn ne ziskoueze ket muioc'h eget na c'halle mirout a ober, met evit gwir e oa krog da vout dedennet-bras. Gwelet a rit, en devezhioù hen en devoa anavet ar rann-se end-eeun eus ar menezioù a oa taolennet gant Gandalf. Hejañ e benn a reas ha soroc'hal pa glevas komz eus ademziskouez an hobbit hag eus o diskenn war o farlochoù gant ar rikladenn mein hag eus ar c'helc'hiad bleizi er goadeg.

Pa erruas Gandalf gant o fignadeg er gwez gant an holl vleizi en traoñ anezho e savas hag e kerzhas a-gammedoù bras en ur c'hrozmolat :

"Me 'garje bout bet eno ! Me 'm bije roet dezho muioc'h eget tanioù-arvest !"

"Ma," eme C'handalf, laouen-bras an tamm anezhañ o welet e oa e istor oc'h ober berzh mat, "ma seizh gwellañ am boa gret. Aze e oamp gant ar bleizi o treiñ da sot dindanomp hag ar goadeg o kregiñ da zeviñ a-dakadoù, pa ziskennas ar gobilined eus ar runioù ha pa voemp dizoloet ganto. Gant plijadur e youc'hjont hag e kanjont kanaouennoù d'ober goap ouzhimp. *Pemzek labous e pemp saprenn…* "

"Ma Doue !" a grozas Beorn. "Na lavarit ket din ne oar ket ar gobilined kontañ. Gouzout a ouzont. Daouzek n'eo ket pemzek ha gouzout a reont."

"Ha me 'oar. Bifur ha Bofur a oa eno ivez. Ne'm eus ket kredet o c'hinnig a-raok, met setu-i."

"Bifur ha Bofur a zeuas tre. "Ha me !" eme Vombur, dianalet a-dreñv dezho. Tev e oa, ha

fuloret ivez pa oa bet lezet da ziwezhañ. Nac'het en devoa gortoz pemp munutenn, ha krak war-lerc'h an daou all e oa deuet.

"Ma, bremañ *ez eus* pemzek ac'hanoc'h ; ha dre ma oar ar gobilined kontañ e lakaan ez eo kement-mañ an holl a oa pignet er gwez. Marteze e c'hallimp bremañ echuiñ an istor-mañ hep mui a ehan pelloc'h." Neuze e welas an ao. Sac'heg pegen speredek e oa bet Gandalf. Muioc'h dedennet gant an istor e oa Beorn deuet dre an troc'hoù evit gwir, hag an istor en devoa miret outañ a argas ar gorrien diouzhtu evel klaskerion-vara zisfizius. Gwezh ebet ne bede tud en e di, pa c'halle tremen hep en ober. Nebeut-tre a vignoned en devoa ha pell-mat e oant o chom ; ha nepred ne bede muioc'h eget ur c'houblad anezho en e di war un dro. Pemzek estren a oa bremañ en o c'hoazez en e heolienn !

P'en devoe an hudour echuet gant e istor ha kontet ar saveteadenn gant an erered ha penaos e oant-holl bet kaset betek ar Garreg, an heol a oa kouezhet a-drek pikernioù ar Menezioù Latarek hag ar skeudoù a oa hir e liorzh Beorn.

"Un istor mat-tre !" emezañ. "Gwellañ hini bet klevet ganin gwerso. Mar gallje an holl glaskerion-vara kontañ unan ken mat e vijen hegaratoc'h en o c'heñver. Ganeoc'h-c'hwi marteze eo bet savet en e bezh, evel-just, met dellezet hoc'h eus koan abalamour d'an istor evelkent. Debromp un dra bennak !"

"Ya, mar plij" emezo gwitibunan. "Trugarez vras !"

Du-pod e oa anezhi er sal da neuze. Stlakal e zaouarn a reas Beorn, ha pevar fone gwenn kaer ha meur a gi bras louet o c'horfoù hir a zeuas tre. Beorn a lavaras un dra bennak dezho en ur yezh

iskis par da drouzioù loened troet e komzoù. Mont er-maez a rejont, ha distreiñ dizale en ur zougen etevioù en o begoù, a enaoujont en oaled hag a lakajont er skoroù izel a oa ouzh pileroù ar sal tro-dro d'an oaled kreiz. Gouest e oa ar c'hon da chom en o sav war o favioù a-dreñv pa felle dezho, ha da zougen traoù en o favioù a-raok. Buan e tennjont plankennoù ha treustelioù diouzh ar mogerioù-kostez hag en o staljont e-kichen an tan.

"Baa, baa, baa" a voe klevet pelloc'h, hag un nebeud deñved a zeuas tre, ha heul ur mell maout du-glaou. Unan a zouge un doubier wenn he rizennoù brodet a dresoù loened ; ar re all a zouge war ar o c'heinoù ledan pladennoù gant bolennoù ha skudelloù ha kontilli ha loaioù koad, a voe kemeret gant ar c'hon o lakaas buan war an treustelioù. Izel-tre e oa ar re-se, izel a-walc'h zoken evit ma c'hallje Bilbo azezañ klet outo. En o c'hichen e vountas ur pone daou vank izel o aze-zenn blouzet hag o zreid tev ha berr evit Gandalf ha Thorin, tra ma lakaas en tu all mell kador zu Beorn, graet en hevelep doare (ma azezas hemañ gant e zivhar hir astennet pell dindan an daol). Aze e oa kement kador a oa en e sal, ha moarvat en devoa o dibabet izel evel an taolioù evit aester al loened marzhus a rae war e dro. Pe war dra ez azezas ar re all ? Ne voent ket ankouaet. Ar poneed all a zeuas tre en ur ruilhañ troc'hadoù bilbodoù krenn evel taboulinoù, plaenaet ha lufret, hag izel a-walc'h evit Bilbo zoken ; dizale neuze e voe an holl azezet ouzh taol Beorn, hag abaoe bloa-vezhioù ne oa ket bet hevelep bodadeg er sal.

Eno o devoe koan evel n'o devoa ket bet abaoe m'o devoa kuitaet an Ti Degemerus Diwezhañ er Gornaoueg ha lavaret kenavo da Elrond. Horjellañ tro-dro dezho a rae gouloù an etevioù hag an

tantad, ha war an daol e oa div c'houlaouenn-goar uhel ha ruz. E-pad ma oant o tebriñ e kontas Beorn dre e vouezh don ha kraouennek istorioù diwarbenn douaroù gouez an tu-se eus ar menezioù, ha dreist-holl war divoud ar goadeg teñval ha risklus a oa astennet pell war-du an Norzh ha war-du ar Su war-hed un devezh marc'hegañ, o sparlañ o hent etrezek ar Reter, Koadeg vraouac'hus an Noz.

Selaou ha hejañ o barv a rae ar gorrien, rak gouzout a ouient e rañkjent dizale kantren er goadeg-se a oa goude ar menezioù ar riskl brasañ a rankent argadiñ kent em gavout e kreñvlec'h an aerouant. Pa voe echu koan e krogjont da gontañ o istorioù-i, met Beorn a ziskouezas bout krog da vorediñ ha ne daolas ket bras pled outo. Eus aour hag arc'hant ha mein prizius hag an doare d'ober traezoù ganto dre c'hovelierezh e komzjont pergen, ha Beorn ne hañvale ket bout gwall zedennet gant hevelep traoù : ne oa traez aour pe arc'hant ebet en e sal, ha nebeut-tre a oa graet diwar vetal, warbouez ar c'hontilli.

Pell e chomjont azezet ouzh an daol gant o bolennoù koad leuniet a chufere. An noz teñval a serras er-maez. Adsavet e voe an tantad e-kreiz ar sal gant kefioù nevez ha lazhet e voe an etevioù, hag en o c'hoazez e choment c'hoazh e gouloù koroll ar flammennoù, gant pileroù ar sal a save sonn hag uhel en o zreñv, du al laez anezho evel gwez er goadeg. Ha hud e oa pe get, Bilbo a gredas klevet un trouz par da hini an avel e skoultroù o fiñval er gwifloù, ha kaouenned o hudal. Dizale e krogas da vorediñ, hag ar mouezhioù a hañvalas pellaat, betek ma voe dihunet trumm.

Gwigouret ha stlaket he devoa an nor vras. Beorn a oa aet kuit. Kemeneret e oa ar gorrien war al leur en-dro d'an tan, ha dizale e krogjont da

ganañ. Setu amañ ur skouer eus o gwerzennoù, met kalz muioc'h a voe, ha pell e padas o c'han :

*An avel a oa o skarnilañ al lann,*
*Er goadeg avat ne fiñve ket an deil :*
*Skeudoù a vez aze o ren noz ha deiz,*
*Ha traoù teñval a ruze didrouz en dan.*

*Eus menezioù yen e tiskenne an avel,*
*Hag evel ul lanv e kroze hag e ruilhe ;*
*Ar skourroù a glemme, ar goadeg a gunude,*
*Ha delioù a oa a-strew war ar rotel.*

*A Reter da Gornaoueg an avel a droas ;*
*Paouez a reas kement fiñv er c'hoadoù,*
*Met skiltr ha kriz dre ar geunioù*
*He mouezhioù c'hwibanus a laoskas.*

*Ar geot a drouze, o fennoù stouet,*
*Ar c'horz a stirlinke – hi a gendalc'has*
*A-us ar poull roufennet dindan an oabl sklas*
*Ma rede koabrennoù roget-diroget.*

*Dreist ar Menez digenvez ha noazh e tremenas*
*Hag a-us mougev an aerouant e redas :*
*Eno du ha teñval ha kriz e oa reier*
*Ha moged a nije en aer.*

*Dilezel ar bed a reas ha nijal direpoz*
*Dreist morioù ec'hon an noz*
*Al loar an lakaas da ouel war ar gwent nerzhus*
*Hag ar stered a voe brochet da c'houleier strinkus.*

Krog da vorediñ e voe Bilbo adarre. En e sav ez eas Gandalf a-daol-trumm.

"Poent eo dimp kousket," emezañ, "…dimp, n'eo

ket da Veorn avat, me 'gred din. Er sal-mañ e c'hellomp diskuizhañ da vat hag e surentez, taolit-holl evezh avat na zisoñjfec'h ar pezh en deus Beorn lavaret kent hor c'huitaat : berzet eo deoc'h kantren er-maez a-raok ma vo savet an heol, war var ho puhez."

Merzout a reas Bilbo e oa bet staliet gweleoù diouzh kostez ar sal end-eeun, war un doare leurenn savet etre ar pileroù hag ar voger-ziavaez. Ur vatarasennig plouz a oa evitañ, ha pallennoù gloan. Laouen-bras an tamm anezhañ e tamolodas enno, petra bennak ma oa hañv anezhi. Izel e oa an tan, ha menel kousket a reas. E-kerzh an noz e tihunas avat : d'un nebeud regezennoù e oa aet an tan ; kousket-mik e oa Gandalf hag ar gorrien, hervez o anal ; un takad gwenn a zeue war al leur eus al loar uhel, a oa o teuler selloù d'an traoñ dre doull ar moged en doenn.

Kroz a oa er-maez, hag un trouz heñvel ouzh hini ur mell loen o ruzañ e dreid dirak an nor. Klask a reas Bilbo gouzout petra e oa, ha Beorn en e stumm strobinellet e c'hallje bout, ha dont a raje tre evel un arzh d'o lazhañ. Splujañ dindan ar pallennoù a reas, ha kuzhat e benn, ha menel kousket adarre daoust d'e aon.

Savet-mat e oa an heol pa zihunas. Unan eus ar gorrien a oa kouezhet dreistañ en deñvalijenn ma oa gourvezet, ha ruilhet e oa gant ur stokadenn voud eus al leurenn d'al leur. Bofur e oa, hag o rekinal e oa diwar kement-se pa zigoras Bilbo e zaoulagad.

"War-sav, lezireg," emezañ, "pe ne chomo lein ebet evidoc'h."

En e sav e lammas Bilbo. "Lein !" a huchas. "Na pelec'h emañ lein ?"

"En hor c'hreuzioù emañ al lodenn vrasañ

anezhi," a eilgerias ar gorrien all, a oa o vont hag o tont dre ar sal ; "er-maez en heoliennn emañ ar pezh a chom avat. Emaon o klask Beorn abaoe m'eo savet an heol ; n'eus tamm roud anezhañ neblec'h avat, petra bennak m'hon eus kavet lein staliet kerkent ha ni er-maez."

"Pelec'h emañ Gandalf ?" a c'houlennas Bilbo en ur vont er-maez davit lein ker buan ha ma c'halle.

"O ! er-maez hag en ul lec'h bennak dre aze," a lavarjont dezhañ hepmuiken. Roud ebet eus an hudour ne welas avat a-hed an deiz-se betek an noz. Dik kent rouz an noz e teuas tre er sal, ma oa an hobbit hag ar gorrien gant o c'hoan, servijet gant loened marzhus Beorn evel ma oant bet a-hed an devezh. Beorn ne oa bet na gwelet na klevet ganto abaoe an nozvezh kent, ha krog e oant da vout nec'het.

"Pelec'h emañ hon ostiz, ha pelec'h oc'h-*c'hwi* bet a-hed an devezh ? a huchjont-holl.

"Ur goulenn war un dro — ha hini kent ma vo echu koan ! Ne'm eus bet tamm abaoe lein."

En diwezh e pellaas Gandalf e skudell hag e bicher — div dorzh a-bezh en devoa debret (gant forzh amann ha mel ha koaven kaoulet) hag ul litrad chufere d'an nebeutañ en devoa evet — hag e tennas e gorn. "D'an eil goulenn e respontin da gentañ," emezañ; "– met, ma Doue 'ta ! dispar eo al lec'h-mañ evit gwalennoù-moged !" E-pad pell evit gwir ne voent ket evit tennañ tra ouzhpenn anezhañ, ken troet ma oa war kas gwalennoù moged da dreiñ tro-dro d'ar pileroù, war reiñ stummoù ha livioù a bep doare dezho ha war lakaat en diwezh an eil re da gas ar re all kuit dre doull an doenn. Tres iskis-bras a oa warno emichañs, gwelet eus an diavaez, o tifoupañ unan-hag-unan en aer, gwer, glas, ruz, arc'hantet, melen,

gwenn ; reoù vras, reoù vihan ; reoù vihan oc'h em silañ dre reoù vras hag o kendeuziñ e stumm ar sifr eizh, hag o nijal kuit er pelloù evel ur bagad laboused.

"Bet on o verkañ roudoù arzhed," emezañ en diwezh. "Ur gwir vodadeg arzhed zo bet amañ er-maez en noz tremen, evit doare. Buan em eus merzet n'en devoa ket Beorn gallet ober an holl anezho : kalz re a oa, ha mentoù a bep doare ivez. Me 'lavarje e oa arzhed bihan, arzhed bras, arzhed boutin, ha pikoloù arzhed ramzel, an holl o korolliñ er-maez a serr-noz betek tost da darzh-an-deiz. A bep tu pe dost ez int deuet, eus ar Menezioù, war-bouez ar Gornaoueg en tu-hont d'ar stêr. Un heuliad roudoù hepken a gase war an tu-se — ne zegasent ket, kas ac'halen a raent hepken. Ker pell ha betek ar Garreg em eus o heuliet. Aze e steuzient er stêr, met re zon ha kreñv e oa an dour en tu all d'ar roc'h evidon da dreuziñ. Aes a-walc'h eo, soñj hoc'h eus, tremen eus ar c'hlann-mañ d'ar Garreg dre ar roudouz, nemet ez eus en tu all un tevenn o strinkañ uhel diouzh ur ganol poulloù-tro enni. Ret eo bet din kerzhet a-hed miltirioù kent kavout ul lec'h m'emañ ar stêr ledan ha bas a-walc'h evidon da vale ha da neuñvial, ha miltirioù adarre evit adkavout ar roudoù. Re ziwezhat e oa evidon da neuze evit o heuliañ pell. War-eeun e kasent etrezek ar c'hoadegoù-pin zo war tor ar Menezioù Latarek diouzh tu ar reter, m'hor boa bet hor bodadeg vihan blijus gant ar Warged en nozvezh eil-diwezhañ. Ha bremañ e soñj din em eus respontet d'ho koulenn kentañ ivez," a echuas Gandalf, ha dilavar e chomas azezet e-pad un hir a bredad.

Bilbo a gredas dezhañ gouzout petra a venne an hudour lavaret. "Petra 'raimp," a hopas, "mar degas an holl Warged hag ar gobilined betek amañ ?

Paket ha lazhet e vo an holl ac'hanomp ! Me 'soñje din ho poa lavaret ne oa ket mignon dezho !"

"Hag em boa. Ha na vezit ket droch ! Gwelloc'h e vije deoc'h mont d'ho kwele, moredet eo ho spered."

Evel flastret en em gavas an hobbit, ha mont d'e wele a reas dre ma ne oa netra all d'ober evit doare ; ha tra ma oa ar gorrien o kanañ c'hoazh e vanas kousket, hag eñ o talariñ e benn c'hoazh a-zivout Beorn, betek ma hunvreas e kantadoù a arzhed du oc'h ober un dañs-tro pounner ha gorrek er porzh dindan al loargann. Dihuniñ a reas goude-se, pa oa an holl re all o kousket, ha klevet an hevelep skrabadennoù, ruzadennoù, rufladennoù ha krozadennoù ha diagent.

Gant Beorn e-unan e voent-holl dihunet antronoz. "Amañ emaoc'h-holl c'hoazh, neuze !" emezañ. Dibradañ an hobbit a reas, ha c'hoarzhin : "N'oc'h ket bet plaouiet gant Warged pe c'hobilined pe arzhed fallakr c'hoazh, evit doare !" ; hag eñ sankañ e viz-yod e jiletenn Bilbo en un doare dizouj-kenañ. "Emañ al lapinig o tistreiñ da vrav ha lart diwar bara ha mel," a sklosas. "Deuit da gaout muioc'h !"

An holl a yeas neuze da bakañ lein gantañ. Drant e oa Beorn evit ar wezh ; imoret mat-kenañ e hañvale bout e gwirionez, hag an holl a lakaas da c'hoarzhin gant e istorioù farsus ; n'o devoe ket da glask pell na pelec'h e oa bet na perak e oa ken hegarat en o c'heñ-ver, p'el lavaras e-unan dezho. Treuzet ar stêr en devoa graet, ha mont betek ar menezioù — diwar kement-mañ e c'hellit meizañ e oa barrek da veajiñ buan, e stumm un arzh paneveken. Diwar tachenn devet ar bleizi en devoa dizale dastumet e oa gwir ul lodenn eus o istor ; muioc'h eget kement-se en devoa kavet avat : ur Warg hag ur gobilin a oa o kantren er goadeg a oa bet tapet gantañ. Keleier mat en devoa bet

diganto : gedredoù ar gobilined, gant harp ar Warged, o oa c'hoazh o klask war-lerc'h ar gorrien, ha kounnaret-ruz e oant en abeg da varv ar Gobilin Meur, hag ivez en abeg da loskadenn fri ar pennbleiz ha da varv meur a hini eus e bennvevelien dre dan an hudour. Kement-se a lavarjont dezhañ p'en o redias d'en ober, met divinet en devoa e oa muioc'h a vestaolioù e go, hag an armead gobilined en he fezh kevret gant ar bleizi a raje dizale un diskenn bras en douaroù e skeud ar menezioù da glask ar gorrien, pe da gaout an dial diwar goust an dud hag ar c'hrouadurioù a veve enno hag o repue, hervezo.

"Un istor mat e oa ho hini," eme Veorn, "gwelloc'h c'hoazh en e gavan avat bremañ pa ouzon ez eo gwirion. Ret eo deoc'h ma digareziñ pa ne'm eus ket kredet war ho ker. Mar bevjec'h tost da lez Koadeg an Noz ne gredjec'h war ger den na anavjec'h ken mat hag ho preur, pe welloc'h. Evel m'emañ an traoù, kement-mañ hepken a c'hallan lavaret : distroet e oan d'ar gêr d'ar pimperlamm ker prim ha ma c'hallen da welet hag e surentez e oac'h, ha da ginnig deoc'h kement skoazell a c'hallan reiñ. Gwell a soñjin diwar-benn ar gorrien diwar kement-se. Lazhet ar Gobilin Meur, lazhet ar Gobilin Meur !" a fic'hellas ferv dezhañ e-unan.

"Petra hoc'h eus graet gant ar gobilin hag ar Warg ?" a c'houlennas Bilbo a-greiz holl.

"Deuit da welet !" eme Veorn, ha d'e heul e rejont an dro d'an ti. Penn ur gobilin a oa plantet en tu all d'ar gloued ha kroc'hen ur Warg a oa tachet ouzh ur wezenn dres a-drek. Un enebour didruez e oa Beorn. O mignon e oa bremañ avat, ha kavout a reas da C'handalf e oa fur kontañ dezhañ o istor en e bezh hag abeg o beaj, evit ma c'halljent kaout ar muiañ a skoazell a c'halle reiñ.

Setu amañ petra a c'hrataas dezho e raje evito. Ur pone a bourchasje da bep hini anezho, hag ur marc'h da C'handalf, evit o beaj war-du ar goadeg, hag o c'hargañ a raje gant boued da badout sizhunvezhioù mar bije espernet, ha paket evit bout ken aes da zougen ha ma c'halled — kraoñ, bleud, podoù siellet leun a frouezh sec'h, ha podoù pri leun a vel, ha gwispid a chomje mat e-pad pell, hag e c'halljent kerzhet pell diwar tammoùigoù anezho. Unan eus e gevrinoù e oa rekipe ar re-se ; mel a oa enno avat, koulz hag el lodenn vrasañ eus e voued, ha mat e oant da zebriñ, petra bennak ma tegasent sec'hed. Dour, emezañ, ne vije ket ret dezho dougen en tu-mañ eus ar goadeg, rak richerioù ha stivelloù a oa a-hed an hent. "Teñval, risklus ha diaes eo ho hent a-dreuz Koadeg an Noz avat," emezañ. "Diaes eo kavout dour eno, na boued ivez. N'emañ ket mare ar c'hraoñ c'hoazh (petrak bennak ma c'hell bout tremenet hag echu e gwirionez kent m'em gavot en tu all), ha kraoñ eo an traoù nemeto pe dost a gement a gresk du-hont hag a c'haller debriñ ; teñval, iskis hag arvarus eo an traoù gouez du-hont. Krec'hin da zougen dour a bourchasin deoc'h, ha gwaregoù ha saezhoù a roin deoc'h. Arvarus-bras eo da'm soñj avat e vije tra pe dra a gavot e Koadeg an Noz yac'hus da zebriñ pe da evañ. Ur stêr zo du-hont, gouzout a ran, unan du ha kreñv a dreuz ar wenodenn. Arabat eo deoc'h evañ diouti, na kouronkañ enni ; rak klevet em eus e tegas strobinell ha c'hoant bras da gousket hag ankounac'h. Hag e skeudoù dispis al lec'h-se ne soñj ket din e c'hellot tennañ war tra pe dra, yac'hus pe get, hep pellaat diouzh ar wenodenn. ARABAT eo deoc'h ober kement-se, war zigarez ebet.

"Setu amañ kement ali a c'hallan reiñ deoc'h. Ne c'hallan ket ho skoazellañ en tu-hont da lez ar

goadeg ; ret eo deoc'h fiziout en ho chañs hag en ho kalonegezh hag er boued a gasan ganeoc'h. Ret eo din goulenn diganeoc'h adkas ma marc'h ha ma foneed din pa viot war treuzoù ar goadeg. Chañs vat a hetan deoc'h-holl, ha digor eo ma zi deoc'h, mar c'hoarvez ganeoc'h tremen dre amañ ur wezh bennak."

E drugarekaat a rejont, evel-just, gant forzh stouadennoù ha skubadennoù gant o zogoù ha gant forzh "en ho kourc'hemenn, A vestr ar salioù prenn ec'hon !" Izel e oa o c'halonoù avat a-c'houde e wall gomzoù, ha soñjal a rae dezho-holl e oa an droiad un tamm mat risklusoc'h eget ma kave dezho, hag a-hed an amzer, zoken mar tremenjent holl arvarioù an hent, e vije an aerouant ouzh o gortoz en dibenn.

A-hed ar beurevezh-se e voent a-zevri oc'h ober an darbaroù. Abred goude kreisteiz e verennjont gant Beorn evit ar wezh diwezhañ, ha goude ar pred e pignjont war ar javioù a breste dezho, hag en ur gimiadiñ dioutañ e tremenjont dre e zor tizh mat ganto.

Kerkent ha ma kuitajont e c'harzhoù uhel e reter e zouaroù kaeet e trojont war-du an norzh hag e skojont etrezek ar gwalarn da c'houde. Diouzh e ali ne oant mui o klask an hent koadel bras a oa e su e zomani. Mar bijent tremenet dre an ode e vijent bet kaset gant ar wenodenn a-hed ur richer a ziskenne diouzh ar menezioù da gejañ ouzh ar stêr veur war-hed miltirioù er su d'ar Garreg. Eno e oa ur roudouz don o devije treuzet mar bije bet o foneed ganto c'hoazh, hag en tu-hont e oa ur wenodenn a gase da harzoù ar goadeg ha da zigor hent kozh ar goadeg. Beorn avat en devoa kemennet dezho e veze an hent-se darempredet

alies gant ar gobilined neuze, padal e oa an hent koadel e-unan, war en devoa klevet, goloet a struj ha dilezet en e benn reterel, ha ne gase nemet da c'heunioù didreuzus ma oa bet ar gwenodennoù kollet gwerso. Ivez, a-viskoazh e oa bet digor reterel hent ar goadeg kozh pell er su d'ar Menez Distro, hag un hir ha diaes a gerzhadeg war-du an norzh a vije chomet ganto d'ober pa vijent bet erru en tu all. Diouzh tu an norzh d'ar Garreg e oa lez Koadeg an Noz tostoc'h da c'hlannoù ar Stêr Veur, ha daoust d'ar Menezioù bout tostoc'h ivez en devoa Beorn o aliet da gemer an hent-se ; rak en ul lec'h war-hed un nebeud devezhioù marc'hegañ war-du an norzh d'ar Garreg e oa digor ur wenodenn nebeut anavet a gase a-dreuz Koadeg an Noz hogos war-eeun war-du ar Menez Distro.

"Ar gobilined," en devoa Beorn lavaret, "ne gredint ket treuziñ ar Stêr Veur a-hed kant miltir en norzh d'ar Garreg na tostaat da'm zi — diwallet mat e vez diouzh noz ! — met buan e varc'hegfen ; rak mar greont o diskenn dizale e treuzint ar stêr er su hag e furchint hed-ha-hed da lez ar goadeg da sparlañ ho hent deoc'h, ha buanoc'h eget poneed e red ar Warged. Dirikloc'h eo evidoc'h koulskoude skeiñ war-du an norzh, zoken pa gred deoc'h bout o tistreiñ tostoc'h d'o c'hreñvlec'h ; rak kement-se a c'hortozint an nebeutañ, ha hiroc'h e vo o marc'hekadenn evit ho tapout. Kit kuit bremañ ker buan ha ma c'hellit !"

Setu perak e oant neuze o varc'hegañ didrouz, o pevarlammat bewezh ma veze an douar geotus ha kompez, gant ar menezioù teñval war o zu kleiz, hag er pelloù linenn ar stêr gant he gwez o tont tostoc'h-tostañ. An heol a oa o paouez treiñ d'ar gornaoueg pa oant loc'het kuit, ha betek serr-noz e vannas aour war an douaroù tro-dro dezho. Diaes

e oa soñjal e gobilined a vije o redek war o lerc'h, ha goude m'o devije lezet meur a viltir etrezo ha ti Veorn e krogjont da gomz ha da ganañ adarre ha da ankounac'haat an hent koadel teñval a oa e-tal dezho. Met d'an abardaez pa serras an noz ha pa ruzellas pikernioù ar menezioù ouzh an heol war e ziskar e savjont ur bodlec'h hag e lakajont ged, ha diaes e kouskas ar peurvuiañ anezho gant hunvreoù ma teue yudadeg bleizi o kas ha youc'hadeg gobilined.

Met antronoz e voe tarzh-an-deiz skedus ha brav adarre. Ul lusenn wenn doare an diskar-amzer ganti a oa war an douar ha sin e oa an aer, met hepdale e savas an heol ruz er Reter hag al lusennoù a yeas da get, ha pa oa ar skeudoù hir c'hoazh e loc'hjont kuit en-dro. Evel-se e varc'hegjont neuze e-pad daou zevezh c'hoazh, hag a-hed an amzer ne weljont tra nemet geot ha bleunioù ha laboused ha gwez strewet, ha diouzh an dro bagadoùigoù kirvi o peuriñ pe en o gourvez da greisteiz en disheol. A-wezhioù e wele Bilbo kerniel ar c'hirvi bras a-zioc'h ar geot uhel, ha da gentañ e kredas dezhañ e oant skoultroù marv ur wezenn bennak. Kement a c'hoant a oa ganto da c'hounit tachenn en trede endervezh-se, rak Beorn en devoa lavaret e tizhjent bevenn ar goadeg abred diouzh ar pevare devezh, ma kendalc'hjont da varc'hegañ goude serr-noz hag en noz dindan al loargann. Pa oa ar sklêrijenn o wanaat e kredas da Vilbo bout gwelet er pelloù war e du dehoù, pe war e du kleiz, skeud dispis ur pikol arzh o kantren en o c'heñver. Mar krede avat komz anezhañ da C'handalf e oa trawalc'h d'an hudour lavaret : "Mik ! Na rit ket a van !"

Kent ruzell-veure e loc'hjont kuit en deiz warlerc'h, daoust d'ar berr ma oa bet o nozvezh. Kerkent ha ma voe gouloù-deiz e c'halljont gwelet

ar goadeg o tostaat evel pa zeuje d'o c'haout, pe ouzh o gortoz evel ur voger zu ha gourdrouzus dirazo. An douar a groge tamm-ha-tamm da dapout pouez-krec'h, ha hañval e oa gant Bilbo e kroge un didrouz d'o gronnañ. Nebeutoc'h e kane al laboused. Ne oa mui karv ebet ; lapin ebet ne weled zoken. D'enderv o devoa tizhet doubletoù Koadeg an Noz, hag o tiskuizhañ e oant hogos dindan skourroù bras balirek he gwez kentañ. Divent ha skoulmek e oa o c'hefioù, gweet o skoultroù, teñval ha hir o delioù. Iliav a greske warno hag a ruze war an douar.

"Ac'hanta, setu amañ Koadeg an Noz !" eme C'handalf. "Brasañ koadeg Norzh ar bed. Spi am eus e plij he neuz deoc'h. Bremañ e rankit adkas ar poneed dispar-se zo bet amprestet ganeoc'h."

Techet e oa ar gorrien da rekinal ouzh kement-se, met an hudour a lavaras dezho e oant sodien. "N'emañ ket Beorn ker pell ha ma tiskouezit krediñ, ha gwell e vije deoc'h delc'her d'ho ker forzh penaos, rak ur gwall enebour zo anezhañ. Lemmoc'h eo daoulagad an ao. Sac'heg eget ho re, mar n'hoc'h eus ket gwelet bemnoz goude serr-noz ur pikol arzh o vont ganimp pe en e goazez er pelloù dindan al loargann da sellet ouzh hor c'hamp. N'eo ket hepken evit ho tiwall hag ho hentañ, evit delc'her ul lagad war ar poneed ivez ne lavaran ket. Ho mignon eo Beorn marteze, met evel pa vijent e vugale e kar-eñ e loened. N'oc'h ket evit meizañ pegen hegarat eo bet en ho keñver p'en deus lezet korrien d'o marc'hegañ ker pell ha ker buan, nag ar pezh a c'hoarvezje ganeoc'h mar klaskjec'h o c'has ganeoc'h er goadeg."

"Hag ar marc'h, neuze ?" eme Dhorin. "Ne gomzit ket a gas kement-se en-dro."

"Ne ran ket, pa n'er grin ket."

“Hag *ho* ker, neuze ?”

“Me a raio war-dro kement-se. Ne gasin ket ar marc’h en-dro, e varc’hegañ a rin !”

Neuze e veizjont e oa Gandalf o vont d’o c’huitaat dik war bevenn Koadeg an Noz, ha digalonekaet e voent. Netra avat a gement a c’halljont lavaret e lakaas da gemmañ e vennozh.

“Breutaet hor boa a-zivout kement-se holl pa oamp pradet war ar Garreg,” emezañ. “Didalvez eo arguziñ. Evel ma’m boa lavaret, traoù mallus am eus d’ober er Su ; ha diwezhat on end-eeun dre ma’m eus graet war ho tro-c’hwi. Marteze e kejimp adarre kent ma vo echu pep tra, ha marteze ne raimp ket evel-just. Diouzh ho chañs hag ho kalonegezh hag ho skiant eo ; hag an ao. Sac’heg a gasan ganeoc’h. Diagent em boa lavaret ez eus ennañ muioc’h a zanvez eget na kred deoc’h, ha hepdale e verzot kement-se. Kalon deoc’h neuze, Bilbo, ha na vezit ket ken moulbennet. Kalon deoc’h, Thorin & Bagad ! Ho ergerzherezh eo kement-mañ, goude pep tra. Soñjit en teñzor en dibenn, hag ankouait ar goadeg hag an aerouant, betek warc’hoazh da veure paneveken !”

Heñvel a lavaras pa voe deuet beure an deiz war-lerc’h. Neuze ne oa netra d’ober estreget leuniañ o seier-dour diwar ur stivell voull a gavjont tost da doull-ode ar goadeg, ha disammañ ar poneed. Ker reizh ha ma c’halljont ober ez ingaljont ar pakadoù, daoust da Vilbo kavout ur gwall bouez d’e lodenn ha bout displijet o soñjal e rankje kerzhet a-hed miltirioù ha miltirioù gant kement-se holl war e gein.

“Na rit ket biloù ’ta !” eme Dhorin. “Re abred e teuio skañvoc’h. Ne vo ket pell da’m soñj kent ma hetimp-holl ma ve pounneroc’h hor pakadoù, pa grogo ar boued da faziañ.”

A-benn an diwezh neuze e kimiadjont diouzh o

foneed hag en o zrojont war-du ar gêr. Drant e piltrotjont, neuz ganto da vout laouen-bras o treiñ o lost war-du skeudoù Koadeg an Noz. Tra ma oant o pellaat en devije Bilbo touet bout gwelet un dra tres un arzh warnañ o kuitaat skeud ar gwez hag o redek buan war o lerc'h.

Gandalf ivez a lavaras chañs vat neuze. Bilbo a azezas war an douar, mantret e galon ha c'hoant dezhañ bout e-kichen an hudour war e varc'h bras. War-hed ur c'hammed e oa bet er goadeg goude lein (unan druezus-kenañ), ha war a hañvale e oa ken teñval eno da veure ha da noz, ha kevrinus-meurbet : "evel pa vije un dra bennak o sellet ouzhin hag ouzh ma gortoz," emezañ dezhañ e-unan.

"Kenavo deoc'h !" eme C'handalf da Dhorin. "Ha kenavo deoc'h-holl, kenavo ! War-eeun a-dreuz ar goadeg emañ ho hent bremañ. Na bellait ket diouzh ar wenodenn ! — mar grit ez eus mil doare enep unan ma ne viot biken evit he adkavout ha ma chomot e Koadeg an Noz da viken ; ha neuze ne gred ket din e kejjen-me, pe forzh pe zen all, ouzhoc'h en-dro."

"Ha ret eo dimp treuziñ evit gwir ?" a glemmichas an hobbit.

"Ya, ret eo deoc'h !" eme an hudour, "mar fell deoc'h mont betek an tu all. Ret eo deoc'h treuziñ pe zilezel ho klask. Ha n'ho lezin ket da ziflipat bremañ, Aotrou Sac'heg. Mezh am eus evidoc'h p'emaoc'h e-soñj d'en ober. Ret eo deoc'h diwall an holl gorrien-mañ evidon," a c'hoarzhas.

"Nann ! nann !" eme Vilbo, "N'eo ket kement-se a vennen lavaret. Ar pezh e felle din lavaret eo : ha n'eus hent ebet o c'hoari an dro ?"

"Bez' ez eus, mar karit ober un distro a zaou-c'hant miltir pe war-dro diouzh tu an norzh, ha div wezh kement all diouzh tu ar su. Ur wenodenn

diriskl avat n'ho pije ket da neuze zoken. N'eus hent diriskl ebet er c'hornad-mañ eus ar bed. Dalc'hit soñj emaoc'h en tu all da Or ar Gouelec'h bremañ, ha darev evit kement doare plijadurezh forzh pe da lec'h ez eot. Kent ma teu-jec'h a-benn d'ober an dro da Goadeg an Noz dre an Norzh en em gavjec'h e kreizig-kreiz tor ar Menezioù Louet, ha goloet int end-eeun a c'hobilined, kornandoned, hag orked eus ar re washañ. Kent ma teujec'h a-benn d'ober an dro dezhi dre ar Su en em gavjec'h war douaroù an Igromañser ; ha c'hwi zoken, Bilbo, n'hoc'h eus ket ezhomm ma kontfec'h deoc'h istorioù a-zivout ar sorser du. N'ho alian ket da dostaat d'al lec'hioù zo diwallet gant e dour teñval ! Chomit war an hent koadel, dalc'hit d'ho kalon, bezit leun a c'hoanag, ha gant ur pezh mell pikol tamm chañs e *c'halljec'h* mont er-maez un deiz ha gwelet ar Geunioù Hir astennet dindanoc'h, hag en tu-hont dezho, uhel er Reter, ar Menez Distro m'emañ Smaug kozh kaezh o chom, petra bennak ma'm eus spi n'emañ ket ouzh ho kortoz."

"Frealzus-kenañ oc'h evit gwir," a c'hrozmolas Thorin. "Kenavo deoc'h ! Mar n'oc'h ket mennet da zont ganimp ez eo gwell deoc'h loc'hañ kuit hep rannañ ger ouzhpenn !"

"Kenavo deoc'h neuze, ha kenavo da vat !" eme C'handalf, ha treiñ e varc'h a reas ha marc'hegañ war-du ar Gornaoueg. Ne c'hallas ket avat mirout a glask teuler ar ger diwezhañ. Kent ma vijent da vat en disklev e troas kein hag e lakaas e zaouarn ouzh e c'henoù hag e hopas dezho. Klevet a rejont e vouezh wan o tont : "Kenavo ! Bezit fur, grit mat war ho tro — ha NA BELLAIT KET DIOUZH AR WENODENN !"

D'ar pimperlamm e pellaas neuze ha dizale e voe en diskwel. "O, kenavo ha kerzhit kuit !" a

grozas ar gorrien, seul gounnaretoc'h ma oant mantret-holl evit gwir ouzh e goll. Neuze e krogas risklusañ troc'had ar veaj a-bezh. Pep hini anezho a lakaas war e zivskoaz e bakad pounner hag ar sac'had dour a oa e lod, hag a zistroas diouzh ar gouloù a oa war an douaroù er-maez hag a sankas er goadeg.

*Pennad VIII*

# KELION HA KEVNID

A-steudad e kerzhent. Heñvel e oa toull-ode ar wenodenn ouzh un doare bolz a gase tre en ur riboul teñval graet gant div bikol gwezenn harpet an eil ouzh heben, re gozh ha re vouget gant an iliav ha goloet gant re a douskan evit dougen muioc'h eget un nebeud deliennoù duet. Ar wenodenn a oa strizh hag a gammigelle etre ar c'hefioù. Dizale e voe ar gouloù en digor par d'un toullig skedus pell a-dreñv dezho, ha ken don e oa an didrouz ma hañvale o zreid c'hwistañ war an douar a-daolioù boud tra ma stoue an holl wez warno da selaou.

Seul ma voazie o daoulagad ouzh an deñvalijenn e c'halljont spurmantañ ur wenodennig diouzh an eil tu hag egile en un doare skleurig glas teñval. Gwezh ha gwezh all, ur bann heol tanav en devoa bet ar chañs d'em silañ dre un toull bennak en deil pell a-us dezho hag ar chañs vrasoc'h c'hoazh da chom hep bout tapet er skoultroù kemmesket hag er briñsennoù plañsonet a oa dindan, a c'houstilhe moan ha skedus an douar dirazo. Dibaot a wezh e c'hoarveze kement-se avat, ha dizale ne c'hoarvezas mui gwezh ebet.

Gwiñvered du a oa er goadeg. Seul ma teue e zaoulagad lemm hag enklasker gouest da welet traoù e c'halle Bilbo o spurmantañ o kuitaat ar wenodenn d'ar red hag o skampañ etre kefioù ar gwez. Trouzioù iskis a oa ivez, oc'hadennoù,

kabaduilh, ha redadennoù er brousgwez hag e-touez ar pallennad tev a zelioù a oa amañ hag ahont war leur ar goadeg ; ne c'halle ket avat gwelet ar pezh a drouze. Ar gwiadoù-kevnid e oa an traoù displijusañ a welent : gwiadoù stank ha du tev-eston o neudennoù, stegnet a wezenn da wezenn alies, pe rouestlet er skourroù izelañ tu-ha-tu dezho. Ne oa hini a gement a oa stegnet a-dreuz ar wenodenn, met ne oant ket evit gouzout hag abalamour d'ur strobinell bennak e chome kempenn pe evit un abeg all e oa.

Ne voe ket pell kent ma teujont da gasaat ar goadeg a ger gwir galon ha m'o devoa kasaet ribouilioù ar gobilined, ha bihanoc'h c'hoazh ur spi eus un dibenn a hañvale-hi kinnig zoken. Ret e oa dezho mont war-raok ha kendelc'her avat, pell goude ma oant klañv gant ar c'hoant da welet an heol hag an oabl ha ma hiraezhent da santad an avel war o dremmoù. Ne oa fiñvadenn ebet en aer e dan toenn ar goadeg, ha dalc'hmat e veze diflach ha teñval ha touforek. Ar gorrien zoken a santas kement-se, hag i boaz da doullañ ribouilioù danzouar, hag o vevañ a-wezhioù e-pad pell hep gouloù an heol ; an hobbit avat, e plije an toulloù dezhañ d'ober un annez enno met n'eo ket da dremen devezhioù hañv enno, e hañvale gantañ bout o vougañ tamm-ha-tamm.

An nozvezhioù e oa ar gwashañ. Du-pod e teue anezhi neuze — n'eo ket ar pezh a rit-c'hwi du-pod anezhañ, du da vat e gwirionez : ken du e oa ma ne c'halled gwelet banne evit gwir. Bilbo a glaskas hejañ e zorn dirak e fri, met ne c'hallas ket e welet. Ma, marteze n'eo ket ar wirionez lavaret ne c'hallent ket gwelet tra pe dra : daoulagadoù a c'hallent gwelet. Stardet an eil re ouzh ar re all e kouskent, ha pep a dro-c'hed a gemerent ; ha pa

veze tro Bilbo e c'halle gwelet skleurioù en duder tro-dro dezho, hag a-wezhioù daoulagadoù melen pe ruz pe wer a bare warnañ a-dost, hag a bellae divall da c'houde hag a yae da get hag a zeue gorrek war-wel en-dro en ul lec'h all. Hag a-wezhioù e vijent o lugerniñ a-ziwar ar skoultroù a oa dres a-us dezhañ; ha spontus-kenañ e oa kement-se. Met al lagadoù a blije dezhañ an nebeutañ e oa un doare euzhus a lagadoù disliv dispourbellet. "Lagadoù loened n'int ket," a soñjeeñ, "lagadoù amprevaned int, met kalz re vras int."

Petra bennak ma ne oa ket yen-tre anezhi c'hoazh e klaskjont ober tantadoù-ged diouzh noz, ar pezh a zilezjont buan avat. Evit doare e tesache kantadoù ha kantadoù a lagadoù tro-dro dezho, daoust ma taole ar c'hrouadurioù, petra bennak ma vije anezho, evezh da na ziskouez o c'horf nepred e skleurig brell an tan. Gwashoc'h c'hoazh, desachet e veze miliadoù a valafenned-noz louet-teñval ha du, lod anezho ker bras hag ho torn, a zispafale hag a fraoñve en-dro d'o divskouarn. Ne voent ket evit gouzañv kement-se, nag ar melloù logod-dall ken du hag un tog-kernek ivez ; dilezel an tantadoù a rejont neuze, hag azezañ da noz ha morediñ en duder divent, iskis hag enkrezus.

Evel-se e kendalc'has an traoù e-pad meur a viken, hervez a hañvale da Vilbo ; ha naon en deveze atav, rak kempenn-kenañ e oant ouzh o fourvezioù. Daoust d'o freder, dre ma teue an deizioù an eil war-lerc'h egile ha ma hañvale ar goadeg chom digemm, e krogjont da vout ankeniet. Ar boued ne badje ket da viken : krog e oa da danavaat. Tennañ war ar gwiñvered a glaskjont ober, ha meur a saezh a voe kalavret kent dezho kas unan d'an traoñ war ar wenodenn. Blazet fall-put avat e oa e gig rostet, ha ne dennjont mui war ar gwiñvered.

Sec'hed o deveze ivez, pa n'o devoa ket re a zour, ha na richer na stêr n'o devoa gwelet a-hed an amzer. Er stad-se e oant pa gavjont, un deiz, e oa sparlet o hent gant ur froud. Buan ha kreñv e rede met ne oa ket gwall ledan da dreuziñ, ha du e oa, pe e tiskoueze bout en amc'houloù. Dre eurvad en devoa Beorn lavaret dezho diwall dioutañ, anez da se o devije evet anezhañ, forzh pe liv e vije, ha leuniet lod eus o seier goullo diwar e ribl. Evel ma oa an traoù e voe trawalc'h dezho klask gouzout penaos e dreuziñ hep em c'hlebiañ en e zour. Ur pont koad a oa bet dreistañ, met breinet e oa ha kouezhet, o lezel war e lerc'h ar peulioù torr hepken tost d'ar c'hlann.

Daoulinet war ar ribl, e selloù o fuketal, Bilbo a huchas : "Ur vag zo sko ouzh ar ribl all ! Perak ne vije ket bet diouzh an tu-mañ !"

"Pegen pell emañ, d'ho soñj ?" a c'houlennas Thorin, rak da neuze e ouient e oa daoulagad Bilbo ar re lemmañ en o zouez.

"N'emañ ket gwall bell. En tu-mañ da c'hwec'h tezad, war a gredan."

"C'hwec'h tezad ! Me 'soñje din e oa war-hed pemzek da nebeutañ, met ma daoulagad ne welont ket ken mat ha ma raent kant vloaz zo. Kement hag ur miltir eo c'hwec'h tezad evelato. Ne c'hellomp ket lammat dreisto, ha ne gredomp ket treuziñ war droad pe war neuñv."

"Ha ne c'hell hini ac'hanoc'h stlepel ur gordenn ?"

"Da betra kement-se ? War ere emañ ar vag sur a-walc'h, zoken pa c'helljemp tapout krog enni, ar pezh na gredan ket."

"Ne gred ket din emañ ereet," eme Vilbo, "daoust ma ne c'hallan ket bout sur er gouloù-mañ ; hañval eo ganin avat ez eo bet sachet hepken war ar ribl, zo izel el lec'h ma kas ar wenodenn en dour."

"Dori eo an hini kreñvañ, met Fili eo an hini yaouankañ ha dezhañ c'hoazh eo an daoulagad wellañ," eme Dhorin. "Deuit amañ, Fili, ha gwelit ha gouest oc'h da welet ar vag emañ an ao. Sac'heg o komz diwar he fenn."

Fili a grede dezhañ bout gouest ; neuze, goude m'en devoa sellet pizh ha pell d'ober e soñj a-zivout an arroudad, e voe degaset ur gordenn dezhañ gant ar re all. Meur a hini a oa ganto, hag ouzh penn an hini hirañ e stagjont unan eus ar melloù krogoù houarn o devoa arveret evit ispilhañ o fakadoù ouzh al lêrennoù a oa war o c'hein. Fili en kemeras en e zorn, en lakaas da horjellat ur pennadig hag en stlapas a-dreuz ar froud.

Plaouf ! En dour ! "Berr un tammig !" eme Vilbo, a oa o sellet pizh dirazañ. "Un daou droatad bennak hag er vag e vije bet stlapet ganeoc'h. Klaskit c'hoazh. Ne soñj ket din e vije ar strobinell kreñv a-walc'h d'ober droug deoc'h, mar stokit ouzh un hedig hepken eus ar gordenn c'hleb."

Fili a zastumas ar c'hrog goude bout e zesachet, un tamm diegi ennañ evelkent. Gant muioc'h a nerzh en e stlapas ar wezh-mañ.

"Sioul !" eme Vilbo, "tre er c'hoad zo war an tu all hoc'h eus e stlapet bremañ. Desachit-eñ goustadik." Gorrek e sachas Fili war ar gordenn, ha goude ur pennadig e lavaras Bilbo : "Evezh ! War ar vag emañ ; goanagomp e kavimp krog enni."

Kavet e voe. Em stignañ a reas ar gordenn, hag en aner e sachas Fili. Kili a zeuas d'e harpañ, hag Oin ha Gloin da c'houde. Sachañ ha sachañ a rejont, hag a-daol-trumm e kouezhjont a-c'hwen o c'hein. War evezh e oa Bilbo, koulskoude, tapout ar gordenn a reas ha dre un tamm koad e tistroas ar skafig du a oa o tont gant tizh a-dreuz ar froud. "Sikour !" a huchas, hag e koulz e voe Balin evit

tapout krog er vag kent dezhi bout kaset kuit gant red an dour.

“Ereet e oa, en diwezh,” emezañ en ur sellet ouzh ar bosig torr a oa c’hoazh a-ispilh. “Ur sachadeg a-zoare, paotred ; ha gras eo dimp pa oa hor c’hordenn an hini greñvañ.”

“Piv a dreuzo da gentañ ?” a c’houlennas Bilbo.

“Me a raio,” eme Dhorin, “ha c’hwi a zeuio ganin, ha Fili ha Balin. Setu ar brasañ niver a dud a c’hallo bout er vag war un dro. Kili hag Oin ha Gloin ha Dori da c’houde ; Ori ha Nori, Bifur ha Bofur da heul ; ha Dwalin ha Bombur da ziwezhañ.”

“Atav e vezan da ziwezhañ ha ne blij ket din,” eme Vombur. “Tro unan all eo hiziv.”

“Arabat e vije deoc’h bout ken tev. Dre ma’z oc’h e rankit bout gant ar bagad diwezhañ ha skañvañ. Na grogit ket da rekinat ouzh an urzhioù, pe un dra fall bennak a c’hoarvezo ganeoc’h.”

“N’eus roeñv ebet. Penaos e vo kaset ar vag betek an tu all en-dro ?” a c’houlennas an hobbit.

“Deuit amañ din un hedad all a gordenn hag ur c’hrog all”, eme Fili, ha pa voe prest pep tra en o stlapas pell en duder ha ken uhel ha ma c’halle ober. Dre ma ne adkouezhas ket e weljont e tlee bout manet paket er skoultroù. “Pignit e-barzh bremañ,” eme Fili, “hag unan ac’hanoc’h a sacho war ar gordenn zo paket en ur wezenn war ar ribl all. Unan eus ar re all a ranko delc’her ar c’hrog hor boa arveret da gentañ, ha pa vimp erru en tu all e c’hallo e stagañ, ha gallout a reot sachañ war ar vag d’he degas en-dro.”

En doare-se en em gavjont-holl dizale dibistig war glann all ar froud strobinellet. Edo Balin o paouez tremen dreist bourzh davit an douar, ar gordenn rollet war e vrec’h, ha Bombur (rekinus

c'hoazh) o fardiñ mont d'e heul pa c'hoarvezas un dra fall evit gwir. Trouz karnoù o vont d'ar pimperlamm a voe klevet er wenodenn a oa dirazo. Eus an amc'houloù e tifoupas trumm stumm ur c'harv e barr e redadenn. Ur stokadenn a reas d'ar gorrien, o zumpañ a reas evel kilhoù kent em zastum evit ul lamm. Uhel e savas en aer hag en ur sailh nerzhus e tremenas dreist an dour. Nemet ne dizhas ket dibistig an tu all. Thorin hepken en devoa miret e zaoudroad hag e skiant. Kerkent hag i degouezhet en douar en devoa stegnet e wareg ha lakaet ur saezh outi e ken degouezh ma teuje forzh pe ziwaller kuzh ar vag. Neuze e reas un tenn prim hag asur el loen e-kreiz e lamm. Strebotiñ a reas hennezh en ur dizhout ar ribl rag-enep. Lonket e voe gant ar skeudoù, met trouz karnoù a glevjont o wanaat buan hag o tevel.

Kent ma c'halljont youc'hal en enor d'an tenn, avat, ur c'harmadenn spontus a-berzh Bilbo a dennas pep soñj a gig gouez diouzh o spered. "Bombur zo kouezhet e-barzh ! Bombur zo o veuziñ !" a huche-eñ. Re wir e oa, siwazh. Unan nemetken eus treid Bombur a oa war an douar p'en devoa ar c'harv bras kemeret harp warnañ ha lammet deistañ. Strebotet en devoa, en ur gas ar vag pell diouzh ar ribl, ha neuze toulpennet a-c'hwen e gein en dour teñval, e zaouarn o riklañ a-ziwar ar gwrizioù gludek a oa war ar c'hlann, tra ma troe ar vag goustadik kent steuziañ kuit.

E gabell a c'hallent gwelet c'hoazh war gorre an dour pa redjont da-gaout ar ribl. Buan e stlapjont ur gordenn hag ur c'hrog etrezek ennañ. Gleb-par-teil e oa penn-kil-ha-troad, evel-just, met gwashoc'h a oa. Kousket-mik e oa end-eeun p'en ledjont war ar ribl, gant un dorn o telc'her ar gordenn ker start ma ne c'halljont ket e lakaat da zispegañ diouti ; ha

kousket-mik e chomas daoust da gement tra a rejont.

En o sav e oant c'hoazh, stouet warnañ, o vallozhiñ o gwall blanedenn, ha diampartiz Bombur, hag o truezïñ da goll ar vag a vire outo a zistreiñ davit ar c'harv, pa verzjont ur gornadeg tanav er goadeg ha trouz kon o harzhal er pelloù. Tevel a rejont-holl kerkent ; ha pa oant oc'h azezañ e kredas dezho klevet trouz un hemolc'hadeg vras o tremen hebiou war-du norzh ar wenodenn, daoust ma ne weljont arouez ebet anezhi.

Pell e chomjont aze en o c'hoazez ha ne gredjont ket ober an disterañ fiñv. Kousket e oa Bombur, gant ur mousc'hoarzh war e zremm ledan, evel pa ne rae mui forzh eus an holl drubuilhoù o ankenie. A-greiz-holl war ar wenodenn dirazo e tifoupas karveged gwenn, un heizez ha karvedigoù ker gwenn-erc'h ha ma oa bet du ar c'harv bras. Skleuriñ a raent en amc'houloù. A-raok da Dhorin youc'hal o devoa tri c'horr lammet en o sav ha distaget saezhoù diouzh o gwaregoù. Hini ne dizhas he fal evit doare. Ar c'harveged a droas hag a steuzias e-touez ar gwez ken didrouz ha ma oant deuet, hag aner e voe d'ar gorrien tennañ o saezhoù warno.

"Paouezit ! paouezit !" a huchas Thorin ; re ziwezhat e oa avat, o saezhoù diwezhañ a oa bet drouziviet gant ar gorrien diwar o birvilh, ha didalvez e oa neuze ar gwaregoù a oa bet roet dezho gant Beorn.

Kañvus e voe ar strollad en noz-se, ha war deñvalaat muioc'h c'hoazh ez ejont en devezhioù da heul. Treuzet e oa bet ar froud strobinellet ganto ; en tu all dezhañ avat e tiskoueze ar wenodenn bout ken didermen ha diagent, ha kemm ebet ne welent er goadeg. Mard o devije

gouezet hiroc'h avat ha klasket meizañ talvoudegezh an hemolc'hadeg hag ar c'harveged a oa difoupet war o hent o devije komprenet e oant en diwezh o tostaat d'al lez reterel, hag o devije tizhet dizale, gant m'o devije gallet delc'her d'o c'halon ha d'o goanag, gwez moanoc'h ha lec'hioù ma teue an heol adarre.

Kement-se ne ouient ket avat, ha sammet e oant gant korf pounner Bombur, a rankent dougen ganto diouzh o gwellañ, pevar anezho o seveniñ an truaj-se bep tro tra ma kemere pep unan eus ar re all ul lodenn eus o fakadoù. Mar ne vije ket ar re-se aet gwall re skañv en devezhiennoù diwezhañ ne vijent biken deuet a-benn eus o zroiad ; un dister a eskemm avat e oa ur Bombur kousket ha mousc'hoarzhus ouzh pakadoù boued, forzh pegen pounner e vent. Devezhiennoù goude e teuas ar mare ma ne chome mui koulz lavaret tra da zebriñ pe da evañ. Tamm plantenn debrus ne welent o kreskiñ er goadeg, ne oa aze nemet togoù-touseg ha geot disliv c'hwezh fall ganto.

War-dro pevar devezh bale diouzh ar froud strobinellet en em gavjont en ur c'hornad-bro ma oa faou ar pep niverusañ eus ar gwez. Techet e voent da laouenaat er penn kentañ en abeg d'ar c'hemm, rak eno ne oa brousgwez ebet hag an amc'houloù ne oa ket ken teñval. Ur sklêrijenn arc'hlas a oa en-dro dezho, ha war un tamm hed e c'hallent gwelet tu-ha-tu d'ar wenodenn amañ hag ahont. Koulskoude, ar sklêrijenn ne ziskoueze dezho nemet linennadoù didermen a wez louet ha sonn evel pilerioù un doare sal beuznozel zivent. Un aezhennig a oa, ha trouz avel, doaniet ar son anezhañ avat. Un delienn bennak a gouezhas en ur sourral, dezho da gounnaat e oa an diskaramzer o tont en diavaez. O zreid a fuilhe delioù

marv diskar-amzerioù diniver all a skuilhe a-verniadoù dreist ribloù ar wenodenn diouzh pallennoù ruz ha don ar goadeg.

Kousket e oa Bombur c'hoazh, ha skuizhusoc'h-skuizhusañ e teuent da vout. Gwezh ha gwezh all e klevent c'hoarzhadennoù enkrezus. Kan a veze er pelloù ivez a-wezhioù. C'hoarzhadennoù mouezhioù plijus e oant, re c'hobilined ne oant ket, ha brav e oa ar c'han, met skrijus hag iskis e oa ar son anezhañ, ha n'o frealze ket, herrekaat a raent kentoc'h evit kuitaat al lec'hioù-se gant an nerzh a chome ganto.

Daou zevezh diwezhatoc'h e voe o hent warzinaou, ha dizale en em gavjont en un draoñienn peuzgoloet gant ur bras a goad derv.

"N'eus dibenn ebet d'ar goadeg villiget-se, neuze?" eme Dhorin. "Ret eo da unan bennak pignat war ur wezenn ha gwelet hag-eñ e c'hell lakaat e benn uheloc'h eget an doenn da deuler selloù tro-war-dro. An doare nemetañ eo dibab ar wezenn uhelañ zo war valir a-us ar wenodenn."

Kement ha Bilbo e talveze "unan bennak", evel-just. Dibabet e voe abalamour ma oa ret d'ar c'hraper, evit talvout d'un dra bennak, lakaat e benn a-us an delioù uhelañ, ha neuze e ranke bout skañv a-walc'h evit bout skoret gant ar skourroù uhelañ ha moanañ. Biskoazh n'en devoa ar paourkaezh ao. Sac'heg bet gwall vras skiant-prenet war ar pignat er gwez, met gwintet e voe ganto betek skoultroù izelañ ur pezh mell pikol dervenn a greske dik a-us ar wenodenn, ha ret e voe dezhañ ober e seizh gwellañ evit krapat uheloc'h. Troc'hañ e hent a reas e-touez ar bleñchoù rouestlet, a skourjeze e zaoulagad ; glasaet ha louzet e oa gant rusk kozh ar skoultroù brasañ ; meur a wezh e riklas hag e adkavas e grog ku ha ka ; hag en

diwezh, goude ur stourm kalet en ul lec'h diaes ma ne hañvale bout skourr dereat ebet, en em gavas tost d'al laez. A-hed an amzer e oa o klask gouzout ha kevnid a oa er wezenn-se, ha penaos e raje evit diskenn en-dro (kouezhañ ne zereje ket).

Lakaat e benn uheloc'h eget an doennad delioù a reas en diwezh, ha kevnid a gavas evit gwir. Reoù vihan boutin o ment e oant hepken avat, ha war-dro ar balafenned e raent. Hogos dallet e voe daoulagad Bilbo gant ar gouloù. Klevet a rae ar gorrien o hopal dezhañ a-bell dindanañ, met ne c'halle ket respont, delc'her e grog ha gwic'hal hepken. Skedus e pare an heol, ha pell amzer a dremenas kent ma voe gouest d'e c'houzañv. Pa c'hallas en ober e welas ur mor glas-teñval tro-dro dezhañ, roufennet amañ hag ahont gant an avel ; ha kantadoù a valafenned a oa e pep lec'h. Krediñ a ra din e oant un doare "impalaered limestra", anezho balafenned a vourr e barr ar c'hoadoù derv, met ar re-se ne oant ket limestra tamm ebet, du teñval-teñval ha flour e oant, ha ne oa tamm tresadenn hewel warno.

Pell e chomas da sellet ouzh an "impalaered du", ha plijet e voe gant santad an avel en e vlev ha war e zremm ; pelloc'h avat, huchadennoù ar gorrien, a oa neuze o tripal end-eeun gant dihabaskter en traoñ, a zegasas e gefridi wirion d'e soñj. Didalvez e oa. Kaer e oa dezhañ sellet ha disellet, ne wele dibenn ebet d'ar gwez ha d'an deil neptu. E galon, a oa bet skañvaet gant ar gwel eus an heol hag ar santad eus an avel, a sankas ennañ betek e vizied-treid en-dro : ne oa en traoñ boued ebet da gerc'hat.

E gwirionez, evel ma'm boa lavaret deoc'h, ne oant ket gwall bell diouzh lez ar goadeg ; ha, mar bije Bilbo bet poellek a-walc'h evit er gwelet, ar wezenn e oa pignet enni, daoust dezhi bout uhel, a

greske tost da strad un draoñienn ec'hon, en doare ma hañvale ar gwez, gwelet a-ziwar he barr, kreskiñ war an uhel tro-war-dro evel erien ur volenn divent, ha ne c'halle ket bout engortoz a welet betek pelec'h en em lede ar goadeg. Kement-se ne verzas ket avat, ha digalonekaet-holl e oa pa ziskennas. En traoñ en em gavas en diwezh, krafignet, tomm-berv, ha reuzeudik, ha ne c'hallas gwelet banne en duder pa erruas eno. Ken reuzeudik hag eñ e voe ar re all goude e zanevell.

"Ar goadeg zo c'hoazh ha c'hoazh ha c'hoazh war bep tu ! Petra 'vo graet ? Ha da betra kas un hobbit !" a huchjont, evel pa vije dre e wall dezhañ. Foeltr forzh ne raent eus ar balafenned, ha kounnaretoc'h c'hoazh e voent pa voe kontet dezho diwar-benn an avel vrav, pa oant re bounner evit krapat betek enni.

O ratouzoù diwezhañ-holl ha bruzunoù a zebrjont en noz-se ; hag antronoz, pa zihunjont, kentañ tra a verzjont eo e oant marnaoniek c'hoazh, hag an eil eo e rae glav ha du-mañ du-hont e kouezhe takennoù pounner war leur ar goadeg. Kement-se holl ne reas nemet degas d'o soñj e oant kras gant ar sec'hed ivez, hep degas an disterañ frealz dezho : ne c'hell ket an den terriñ ur gwall sec'hed dre chom en e sav dindan dervennoù ramzel en ur c'hortoz ma c'hoarvezje gant un dakenn kouezhañ war e deod. En un doare dic'hortoz, eus Bombur e teuas ar vruzunenn frealz nemeti.

Dihuniñ a reas a-greiz-holl, ha mont en e goazez en ur skrabañ e benn. Ne zeue tamm ebet a-benn da gompren pelec'h en em gave, na perak en devoa ker bras un naon ; rak ankouaet en devoa kement tra a oa c'hoarvezet abaoe m'o devoa loc'het gant o

beaj er beure-se a viz Mae pell a oa. Ar vodadeg e ti Vilbo e oa an dra ziwezhañ a gounae, ha bec'h o devoe ouzh e lakaat da grediñ en istor an troioùkaer niverus o devoa bevet abaoe.

Azezañ ha gouelañ a reas pa glevas ne oa netra da zebriñ, rak gwan-gwan en em gave, ha kren a oa en e zivhar. "Na perak on-me dihunet !" a huchas. "Ken brav e oa ma hunvreoù. Hunvreet em eus e oan o vale en ur goadeg damheñvel ouzh homañ, nemet e oa sklêrijennet gant flammerennoù lakaet ouzh ar gwez ha leternioù o horjellañ a-ispilh ouzh ar skourroù ha tantadoù o teviñ war an douar ; hag ur mell fest a oa, ur fest didermen. Ur roue er goadeg a oa eno gant ur gurunennad delioù, ha kan laouen a oa, ha ne oan ket evit niveriñ an traoù a oa da zebriñ ha da evañ."

"N'eo ket dav deoc'h klask," eme Dhorin. "Evit gwir, gwell e vije deoc'h tevel mar n'oc'h ket evit komz ag un dra bennak all. Trawalc'h a drubuilh hon eus ganeoc'h evel m'emañ an traoù. Mar ne vijec'h ket dihunet hor bije ho lezet gant ho hunvreoù droch er goadeg ; n'eo ket ur c'hoari ho tougen, dreist-holl goude sizhunvezhiadoù a bredoù treut."

Ne oa mann d'ober neuze estreget stardañ o gourizoù tro-dro d'o c'hreuzioù goullo, ha sammañ o seier hag o fakoù goullo, ha kerzhet pounner a-hed ar wenodenn hep an disterañ goanag da dizhout biken an dibenn kent gourvez ha mervel gant an naon. Kement-se a rejont a-hed an devezh-se, mont war-raok gorrek-tre ha skuizhder bras enno ; tra ma kendalc'he Bombur da glemm o lavaret ne oa ket e zivhar evit e skorañ hag e felle dezhañ gourvez war an douar ha kousket.

"Ne reot ket avat !" emezo. "Lezit ho tivhar da sammañ o lodenn, pell a-walc'h hon eus ho touget."

Daoust da se e nac'has a-greiz-holl ober ur c'hammed ouzhpenn hag en em daolas d'an douar. "Kendalc'hit, mar rankit," emezañ. "Trawalc'h e vo din gourvez amañ ha kousket ha hunvreal e bouedoù, pa ne c'hallan ket o c'haout dre un doare all. Spi am eus ne zihunin biken ken."

Dres d'an ampoent, Balin, a oa pelloc'hik dirazo, a huchas : "Petra e oa kement-se ? Me 'grede din bout gwelet gouloù o wilc'hañ er goadeg."

An holl anezho a sellas, ha pell-bras diouto, war a hañvalas ganto, e weljont ur sklêrijenn ruz o wilc'hañ en deñvalijenn ; hag unan all da c'houde, ha goude unan all c'hoazh a darzhas en he c'hichen. Bombur zoken a yeas en e sav, ha buan ez ejont war-raok neuze, hep ober van ha trolled pe c'hobilined a vije. E-tal dezho e oa ar sklêrijenn ha war tu kleiz ar wenodenn, ha pa errujont a-live ganti en diwezh e voe anat e oa etevioù-goulaouiñ ha tantadoù o teviñ e dan ar gwez, pell a-walc'h diouzh o hent avat.

"Evel pa vije ma hunvreoù o tont da wir," a dermas Bombur, berr warnañ adrezo. Mennet e oa da redek war-eeun a-dreuz koad etrezek ar gouloù. Ar re all avat a zalc'he re vat a goun eus kemennoù an hudour ha Beorn.

"Didalvez e vije ur fest mar ne zistrojemp biken bev dioutañ," eme Dhorin.

"Hep ur fest avat ne c'hellimp ket chom bev gwall belloc'h, forzh penaos," eme Vombur, hag a-greiz kalon e voe Bilbo ali gantañ. Pell e vreutajont ar gudenn a-hed hag a-dreuz, betek ma tivizjont en diwezh kas ur c'houblad spierion da dostaat dre guzh d'ar goulaouioù ha deskiñ hiroc'h diwar o fenn. Ne voent ket avat evit en em unvaniñ a-zivout piv a vije kaset : den evit doare n'en devoa gwall c'hoant da ginnig bout kollet ha da na

adkavout e vignoned biken. An naon eo a zivizas en diwezh, en desped d'ar c'hemennoù, rak Bombur a gendalc'he da daolenniñ an holl draoù a oad o tebriñ, hervez e hunvre, e fest ar goadeg ; an holl anezho neuze a guitaas ar wenodenn ha gwiti-bunan e sankjont er wezeg.

Goude bout ruzet hag em silet e-pad pell e taoljont ur sell eus a-dreñv ar c'hefioù-gwez war ur frankizenn ma oa bet diskaret gwez ha kompezet an douar. Kalz tud a oa-eno, tres elfed warno, an holl anezho gwisket e gwer ha gell hag azezet war ur mell kelc'hiad kefioù heskennet. Un tantad a oa e-kreiz, hag etevioù-goulaouiñ a oa bet staget ouzh darn eus ar gwez a oa tro-dro ; kaerat gwel avat : o tebriñ hag o evañ hag o c'hoarzhin drant e oant.

Ken strobinellus e oa frond ar c'hig rostet ma'z eas pep hini anezho en e sav, hep en em guzuliat biskoazh, ha ma tifrejont-holl war-raok etrezek ar c'helc'h, gant ar mennozh nemetañ da gestal un tamm boued. A-boan lakaet troad an hini kentañ er frankizenn ma voe lazhet ar gouloù evel dre un tamm hudouriezh. Unan bennak a roas un taol troad en tan, a darzhas e fulennoù skedus hag a yeas da get. Kollet e voent en donañ teñvalijenn, hag an eil re ne voent ket evit kavout ar re all zoken, e-pad ur pennad mat da nebeutañ. Goude forzh tastornerezh diboell en duder, kouezhaden-noù dreist kefioù, gwall dourtadennoù er gwez, ha huchadennoù ha hopadennoù, peadra da zihuniñ pep tra er goadeg war-hed miltirioù tro-war-dro, e teujont a-benn en diwezh d'em voutellañ ha d'em gontañ a-stokadennoù. Da neuze evel-just o devoa ankouaet-krenn pelec'h e oa ar wenodenn, ha kollet e oa an holl anezho da vat, betek antronoz da vihanañ.

Ne oa netra d'ober estreget em staliañ evit an nozvezh el lec'h ma oant ; ne gredjont ket klask dilerc'hioù boued war an douar zoken, gant aon na vijent dispartiet adarre. Ne oant ket bet gourvezet pell avat, hag a-boan ma oa krog Bilbo da vorediñ, pa glevjont Dori, e oa e dro da c'hedal da gentañ, o hiboudiñ kreñv a-walc'h :

"Emañ ar goulaouioù o tont adarre du-hont, ha muioc'h zo anezho eget biskoazh."

En o sav e lammjont-holl. Du-hont, hep mar ebet, e oa goulaouioù gwilc'hus a-leizh, ha fraezhmat e klevjont ar mouezhioù hag ar c'hoarzhadennoù. Goustadik ez ejont war-raok etrezek enno, en ur steud, pep hini anezho o stekiñ ouzh ar c'hein a oa dirazañ. Pa voent deuet tost e lavaras Thorin : "Diskrap ebet en dro-mañ ! Arabat eo da neb diguzhat a-raok ma lavarin. An ao. Sac'heg en e unan a gasin da gentañ da gomz dezho. N'o devo ket aon razañ — ('ha me razo ?' a soñjas Bilbo) — ha spi am eus, bezet pe vezet, ne raint tamm droug dezhañ."

Pa voent erru war erien ar c'helc'hiad gouloù e vountjont trumm war Bilbo a-ziadreñv. A-raok m'en devije amzer da lakaat e walenn en e viz e strebotas war-raok e kreizig-kreiz e sklêrijenn an tantad hag an etevioù. Kazeg ! Lazhet e voe an holl c'houlaouioù adarre ha du e voe pep tra.

Mard oa bet diaes em zastum diagent e voe gwashoc'h a-galz en dro-se. Ha ne voent ket endeeun evit kavout an hobbit. Triwec'h a oa anezho bewezh ma raent ar gont. Huchal a hopal a rejont : "Bilbo Sac'heg ! Hobbit ! Hobbit milliget ! Oc'hole ! Hobbit, daonet 'viot, pelec'h emaoc'h ?" ha traoù all a-zoare-se, met ne voe respont ebet.

O tic'hoanagiñ e oant pa gouezhas Dori warnañ dre voull c'hlan. En duder e strebotas war ar pezh

a hañvale gantañ bout un hanochenn, ha dizoleiñ a reas e oa an hobbit, tamolodet ha kousket-mik. E hejañ-dihejañ a voe ret evit e zivorfilañ, ha displijet-bras e voe pa zihunas.

"Un hunvre ken c'hwek e oant oc'h ober," a ronkas, "diwar-benn ur pred hollgaer."

"Ma Doue ! Evel Bombur eo deuet da vout," emezo. "Na gomzit ket dimp eus hunvreoù. Ar predoù hunvreet ne dalvezont netra, pa ne c'hellomp ket kemer perzh enno."

"Hep mar ez int ar re wellañ am bo biken el lec'h gouez-mañ," a hiboudas en ur c'hourvez e-kichen ar gorrien hag en ur glask kousket hag adkavout e hunvre.

Ne oa ket echu avat gant ar goulaouioù er goadeg. Diwezhatoc'h, pa oa an nozvezh war he zalaroù sur a-walc'h, Kili, a oa o c'hedal da neuze, a zeuas d'o dihuniñ adarre en ur lavaret :

"Ur gwir flammerezh a c'houloù zo kroget nepell alemañ — kantadoù a etevioù hag a dantadoù hep mar zo bet lakaet trumm ha dre hud. Ha selaouit 'ta ar c'han hag an telennoù !

Goude bout chomet gourvezet o selaou e-pad ur pennadig ne voent mui evit talañ ouzh ar c'hoant da dostaat ha da glask ur wezh c'hoazh goulenn skoazell. War o sav ez ejont adarre ; ha mantrus e voe an disoc'h en dro-se. Brasoc'h ha kaeroc'h a-galz eget diagent e oa ar fest a welent neuze ; hag e penn un hir a steudad kouvidi e oa azezet ur roue er goadeg, ur gurunennad delioù gantañ war e vlev alaouret, heñvel-tre ouzh an dudenn a oa bet taolennet gant Bombur en e hunvre. Edo ar boblad elfed o lakaat bolennadoù da dremen a zorn da zorn ha dreist an tantadoù, ha darn anezho a oa o seniñ telennoù ha kalz a oa o kanañ. Plañsonet gant bleunioù e oa o blev lufrus ; mein prizius gwer

ha gwenn a skede ouzh o c'houzougennoù hag ouzh o gourizoù ; ha leun a levenez e oa o dremmoù hag o c'hanaouennoù. Uhel ha fraezh ha brav e oa ar c'hanaouennoù-se, ha Thorin a yeas war-raok e-touez ar vanvezerion.

Un tav don a voe trumm e-kreiz ur ger. Lazhet e voe an holl c'houleier. An tantadoù a lammas uhel e mogedennoù du. Ludu ha kennoù a voe e daoulagad ar gorrien, hag adarre e voe ar goadeg leun gant o garmadennoù hag o huchoù.

Bilbo em gavas o redek tro-dro (war a grede) hag o c'helver hag o c'helver : "Dori, Nori, Ori, Oin, Gloin, Fili, Kili, Bombur, Bifur, Bofur, Dwalin, Balin, Thorin Dervskoed," tra ma oa tud na c'halle ket gwelet pe dizhout oc'h ober kement all tro-dro dezhañ (gant ur "Bilbo !" ouzhpenn gwezh ha gwezh all). Tamm-ha-tamm avat e pellaas hag e wanaas huchadennoù ar re all, ha goude ur pennadig, petra bennak ma hañvalas gantañ e troent da yudadennoù ha da c'halvadennoù war sikour er pelloù, e tavas pep trouz hag e-unanig en em gavas en donañ didrouz ha duder.

Unan eus gwashañ frapadoù e vuhez e voe hemañ. Buan avat e tivizas e oa aner klask ober tra pe dra ken ma teuje an deiz da reiñ un nebeud gouloù, ha didalvez-krenn skuizhañ o kantren a-dastorn hep an disterañ spi da gaout ul lein d'e zasorc'hiñ. En e goazez ez eas neuze, e gein harp ouzh ur wezenn, hag ur wezh ouzhpenn — ne voe ket an hini ziwezhañ — en em roas da soñjal en e doull-hobbit a oa pell du-hont gant e armelerioù brav. Sanket don e oa e soñjezonoù kig-sall ha vioù ha krazennoù hag amanenn pa santas un dra bennak o stekiñ outañ. Un dra bennak par d'ur gordenn greñv ha pegus a oa stok ouzh e zorn

kleiz, ha pa glaskas fiñval e verzas e oa e zivhar paket end-eeun en hevelep danvez, en doare ma kouezhas war e grabosoù pa yeas en e sav.

A-ziadreñv dezhañ neuze e teuas davetañ ar mell kevnidenn a oa bet ouzh e eren pa oa o voredin. Lagadoù an dra hepken a c'halle gwelet, met e bavioù blevek a c'halle santout tra ma strive da rollañ e funioù euzhus en-dro dezhañ. Dre eurvad e oa divorfilet e koulz. Dizale e vije bet divarrek d'ober tamm fiñvadenn. Daoust da gement-se e voe ret dezhañ ren ur stourm dispi evit em zigabestrañ. Argas ar c'hrouadur gant e zaouarn a reas — hennezh a oa o klask e bistriañ evit e sioulaat, evel ma ra ar c'hevnid bihan d'ar c'helion — betek ma soñjas en e gleze ha m'en dic'houinas. Gant ul lamm e souzas ar gevnidenn neuze, hag amzer en devoe da zihualañ e zivhar. E dro da dagañ e voe goude-se. Anat e oa ne oa ket ar gevnidenn boas ouzh traoù a zouge hevelep flemmoù ouzh o c'hostez, anez he devije tec'het primoc'h. Bilbo a zeuas dezhi kent ma'z aje diwar wel hag a sankas e gleze e-kreiz he lagadoù. Pennfolliñ a reas al loen neuze ha lammat ha dañsal ha stlepel e bavioù a-stroñsadoù euzhus, betek ma voe lazhet gant un taol all ; kouezhañ a reas Bilbo goude-se, hag ankouaat pep tra e-pad pell.

Gouloù-deiz boas louet ar goadeg a oa en-dro dezhañ pe zeuas e-barzh en-dro. Ar gevnidenn a oa gourvezet marv en e gichen, ha saotroù du a oa war e gleze. Evit abeg pe abeg, bout lazhet ar gevnidenn ramzel e-unan en duder hep skoazell an hudour pe ar gorrien a zegase ur bras a gemm en ao. Sac'heg. Un den disheñvel em gavas-eñ, kalz fervoc'h ha dis-pontoc'h en desped d'e boull-kalon goullo, en ur rimiañ e gleze er geot hag e c'houinañ en-dro.

"Un anv a roin dit," a lavaras dezhañ, "ha *Flemm* a rin ac'hanout."

Goude-se e loc'has kuit da ergerzhet. Rust ha didrouz e oa ar goadeg, met anat e oa e ranke da gentañ-holl klask e vignoned, na zleent ket bout gwall bell, nemet e vijent bet tapet da brizonidi gant an elfed (pe gant traoù gwashoc'h). Bilbo e kave dezhañ e oa risklus hopal, ha pell e chomas en e sav o klask gouzout war be du e oa ar wenodenn, ha war be du e ranke mont da gentañ da glask ar gorrien.

"O ! perak n'hon eus ket dalc'het soñj eus kemennoù Beorn, hag eus re C'handalf !" a gunudas. "Na pebezh reuz emaomp-ni ennañ bremañ ! Ni ! Nag e karjen e vije *ni* : un euzh eo bout digenvez."

En diwezh e reas e seizh gwellañ evit divinout a be du e oa deuet ar galvadennoù war sikour en nozvezh kent — ha dre chañs (gant ul lodenn vat anezhi e oa bet ganet) e voe reizh tamm-pe-damm e zibab, evel ma welot. Graet e soñj gantañ ez eas war-raok gant kement poell a oa ennañ. Donezonet eo an hobbited evit an didrouz, er c'hoadegi pergen, evel ma'm eus lavaret deoc'h c'hoazh ; ha Bilbo en devoa lakaet e walenn en e viz kent loc'hañ kuit. Setu perak ne voe biskoazh gwelet pe glevet o tont gant ar c'hevnid.

War un hed bennak en devoa baleet gant evezh bras ha dre laer pa verzas dirazañ ul lec'h ma oa ur skeud du-pod, du evit ar goadeg-se zoken, evel un takad kreiznoz na oa bet biskoazh skarzhet. Pa dostaas e welas e oa graet diwar gwiadoù-kevnid lakaet an eil re a-drek ha dreist hag e-mesk ar re all. A-greiz-holl e welas ivez e oa teir c'hevnidenn divent hag euzhus azezet er skourroù a-us dezhañ, ha gwalenn pe get e krenas gant aon na vije dizoloet

ganto. En e sav a-drek ur wezenn e sellas ouzh ur bagad anezho e-pad ur pennad, ha neuze e didrouz ha sioulder ar goadeg e veizas e oa ar c'hrouaduriоù kasaus-se o komz kenetrezo. Un doare gwigour ha suterezh tanav e oa o mouezhioù, met gouest e voe da gompren meur a c'her er pezh e oant o lavaret. A-zivout ar gorrien e oant o komz !

"Rust eo bet ar c'hrogad, met talvout 'rae ar boan," eme unan. "Na kalet eo o c'hroc'hen sur a-walc'h, met me 'bari zo chug mat e-barzh."

"Ya sur, boued lipous e vint pa vint chomet a-ispilh un tammig," eme unan all.

"Na lezit ket 'ne'o a-istribilh re bell," eme un trede. "N'int ket ken lart hag e tlefent bout. Ne zleont ket bout bet maget re en amzer dremen, me 'soñj din."

"Ret eo lazhañ 'ne'o, me 'lâr," a sutellas ur bevare, "ret eo lazhañ 'ne'o bremañ hag ispilhañ 'ne'o marv e-pad ur frapad."

"Marv int bremañ, me zo sur," eme an hini gentañ.

"N'int ket. Gwelet 'm eus unan o'n em zifretañ just bremañ. Just o tistreiñ e-barzh, me 'lârfe, goude ur c'housk brav. Me 'ziskouezo deoc'h."

Goude-se e redas unan eus ar c'hevnid lart a-hed ur gordenn betek un daouzegad pakadoù a oa a-ispilh en ur steud ouzh ur skoultrenn uhel. Euzhiñ a reas Bilbo p'o verzas evit ar wezh kentañ o tivilhañ er skeudoù, pa welas troad ur c'horr o valirañ eus strad unan anezho, pe du-mañ du-hont beg ur fri, pe un tamm barv pe ur gabell.

Betek ar pakad tevañ ez eas ar gevnidenn — "Bombur gaezh a hini eo, klaoustre," a soñjas Bilbo — ha kregiñ start a reas er fri a valire. Ur speuniadenn vouget a voe e-barzh ar pakad, hag ur biz-troad a zifoupas hag a roas un taol kreñv dik er

gevnidenn. Buhez a oa e Bombur c'hoazh. Un trouz par da hini un taol troad en ur vell wak a voe, hag ar gevnidenn gounnaret a gouezhas diwar ar skoultrenn, oc'h herzel he lamm ku ha ka dre he neudenn-hi.

C'hoarzhin a reas ar re all : "Rezon 'poa," emezo, "bev 'mañ ar c'hig hag o rual !"

"Me 'lako ur fin da gement-se buan," a sutas ar gevnidenn fuloret en ur bignat betek ar skoultrenn en-dro.

Bilbo a welas e oa deuet pred dezhañ ober un dra bennak. Ne c'halle ket tizhout an anevaled, ha ne oa netra gantañ evit tennañ ; dre sellet tro-dro dezhañ avat e welas e oa el lec'h-se kalz mein er pezh a hañvale bout ur richer disec'het. Ampart e oa Bilbo da dennañ gant mein, ha ne voe ket pell o kavout ur brav a vaen lampr stumm ur vi dezhañ a oa tre diouzh e zorn. Boas e oa pa oa bugel da vannañ mein ouzh traoù, ken e tec'he al lapined hag ar gwiñvered, hag al laboused zoken, a-ziwar e hent evel luc'hed p'en gwelent o stouiñ ; hag en e oad gour zoken en devoa tremenet darn eus e amzer o c'hoari mein-pal, bannañ biroùigoù, bukañ ar walenn, bouloù, kilhoù, ha c'hoarioù sioul all ma vez ret bukañ ha tennañ — kalz traoù a ouie ober e gwirionez, estreget c'hwezhañ gwalennoù moged, lakaat dihustelloù ha keginañ, ne'm eus ket bet amzer da gontañ deoc'h diwar o fenn. N'eus ket amzer bremañ. E-keit ha ma oa o tastum mein he devoa ar gevnidenn tizhet Bombur, ha marvet e vije-eñ bet dizale. D'an ampoent e tennas Bilbo. E kreizig-kreiz he fenn e voe ar gevnidenn tizhet, ha semplet e kouezhas diwar ar wezenn, pouloudoufez war an douar, he holl bavioù dastumet.

C'hwiban gantañ ez eas ar maen war-lerc'h a-dreuz ur mell gwiad, en ur ziregiñ e neudennoù, da

ziskregiñ ar gevnidenn a oa azezet en e greiz, pok !, marv. Tousmac'h bras a voe goude-se e-mesk ar strollad kevnid, hag ankouaat ar gorrien a rejont e-pad ur frapadig, me 'lavar deoc'h. Ne c'hallent ket gwelet Bilbo, met gouest a-walc'h e oant da zivinout a be du e teue ar mein. Ker buan ha luc'hedennoù e teujont d'ar red hag en ur horjellat davet an hobbit, en ur stlepel o neudennoù hir da bep tu, betek ma hañvalas an aer bout leun a dagelloù gwagennus.

Buan en em laeras Bilbo d'ul lec'h all avat. Ar mennozh a zeuas dezhañ da gas ar c'hevnid kounnaret pelloc'h-pellañ diouzh ar gorrien, mar gallje ; d'o lakaat ranell, atizet ha fuloret war un dro. P'o devoe un hanter-kant bennak anezho kuitaet al lec'h ma oa bet diagent e stlapas un nebeud mein ouzhpenn outo, hag ouzh re all a oa chomet a-sav a-dreñv dezho ; goude-se e krogas da gorollañ e-touez ar gwez ha da ganañ un ton evit o c'hounnariñ hag o c'has war e lerc'h, hag ivez evit ma klevje ar gorrien e vouezh.

Setu amañ ar pezh a ganas :

*'Mañ ar c'hozh kevnidenn lart o nezañ en ur wezenn !*
*Ne c'hall ket ma gwelet ar c'hozh kevnidenn !*
*Sac'h-pistri ! Sac'h-pistri !*
*Ha paouez a ri,*
*Paouez a ri, 'vit ma c'hlask, gant da nezadenn ?*
*Kozh diodez, mell kof c'hwezhet,*
*Kozh diodez n'hell ket ma gwelet !*
*Sac'h-pistri ! Sac'h-pistri !*
*D'an traoñ e kouezhi !*
*Biken ganit ez kwezenn ne vin tapet !*

Ne oa ket gwall vat ur ganaouenn marteze, met ret eo deoc'h delc'her soñj e ranke he sevel e-unan,

diwar lusk ur c'houlz skoemp-tre. Diouzh an ezhomm e voe an disoc'h anezhi da vihanañ. En ur ganañ e taolas un nebeud mein ouzhpenn hag e trapikellas. Hogos an holl gevnid a oa eno a zeuas war e lerc'h : darn em lezas da gouezhañ war an douar, darn all a ziredas a-hed ar skourroù, a vrañsellas a wezenn da wezenn pe a stlapas kerdin nevez a-dreuz an ec'honennoù teñval. Kalz buanoc'h eget ma oa en engortoz anezhi e oant o teredek betek e drouz. Kounnaret-spontus e oant. Nes komz eus ar mein, kevnidenn ebet n'eo bet biskoazh plijet o vout anvet Sac'h-pistri, hag ur gunujenn eo Diodez evit forzh piv bennak evel-just.

Betek ul lec'h nevez e skaras Bilbo, met hiniennoù eus ar c'hevnid o devoa redet da veur a lerc'h en digoadenn ma oant o vevañ, hag a-zevri e oant o nezañ gwiadoù a-dreuz kement ec'honenn a oa etre kefioù ar gwez. Prestik e vije an hobbit tapet er gael stank a oa tro-dro dezhañ — hervez soñj ar c'hevnid da vihanañ. Hag eñ en e sav bremañ e-kreiz an amprevaned hemolc'her ha nezer e tastumas Bilbo e nerzh-kalon da stagañ gant ur ganaouenn nevez :

*'Mañ Lob vlot ha Kob fall*
*O nezañ gwiadoù da'm c'hordigellat.*
*Me zo kalz c'hwekoc'h eget forzh pe gig all,*
*Ne c'hellont ket ma c'havout c'hoazh avat !*
*Amañ emaon, kelienennig noazus ma'z on ;*
*C'hwi zo tev ha diboell.*
*Kaer ho po klask, ne c'hellot ket tapout ac'hanon,*
*En ho gwiadoù distrantell.*

Goude-se e troas hag e verzas e oa bet an ode ziwezhañ etre div wezenn uhel sparlet gant ur gwiad — ne oa ket ur gwir wiad avat, dre gaer : ne

oa anezho nemet melloù kerdin-kevnid o goroù div wezh tevoc'h eget ar re all a oa bet stegnet ker buan ha bulzun a wezenn da wezenn. Er-maez e teuas e glezeig. Troc'hañ ar funioù a-dammoù a reas Bilbo ha mont kuit en ur ganañ.

Ar c'hevnid a welas ar c'hleze, daoust ma ne soñj ket din e ouient petra e oa, ha kerkent e tiredjont gwitibunan war-lerc'h an hobbit dre zouar ha skoultroù, o favioù blevek o vrañsellat, o meudoù hag o sizailhoù o stlakal, o lagadoù dispourbellet, eon warno ha kounnar enno. Tre er goadeg ez ejont d'e heul betek ma vije Bilbo aet ken pell ha ma kredas ober. Mont war e c'hiz koutik-koutik a reas goude-se, ken didrouz hag ul logodenn.

Nebeut a amzer brizius a oa gantañ, evel ma ouie, kent ma vije ar c'hevnid heuget ha ma tistrojent d'o gwez ma oa ar gorrien a-ispilh. An tamm gwashañ eus al labour e voe krapat betek ar skourr hir ma oa ar pakadoù o tivilhañ. Ne soñj ket din e vije deuet a-benn eus e daol mar ne vije ket bet dre eurvad lezet ur gordenn a-ispilh gant ur gevnidenn ; daoust ma pege ouzh e zaouarn ha ma rae droug dezhañ, e pignas drezi falloc'h pe welloc'h — betek ma kejas ouzh ur gevnidenn gozh fallakr ha tev a oa chomet a-dreñv da ziwall ar brizonidi, hag he devoa kaset he amzer ouzh o fiñsañ da welet pehini e oa ar chugonusañ da zebriñ. E-soñj e oa bet da gregiñ gant ar banvez e-keit ha ma oa ar re all oc'h ober o zro, met mall a oa war an ao. Sac'heg, ha kent ma ouezas ar gevnidenn petra a oa o c'hoarvezout e santas e flemm hag e rollas marv a-ziwar ar skourr.

Digabestrañ ur c'horr e voe labour Bilbo goude-se. Petra d'ober ? Mar troc'hje ar poell a oa ouzh e istribilhañ e tifaragoellje ar c'horr reuzeudik betek an douar pellik en traoñ. Dre wilidañ a-hed ar

skourr (ar pezh a lakaas an holl gorrien geizh da zañsal ha da horjellat evel frouezh azv) e tizhas ar pakad kentañ.

"Fili pe Gili," a soñjas hervez beg ur gabell c'hlas a valire dre al laez. "Fili, emichañs," a soñjas hervez beg un hir a fri a oa war valeg a-dreuz an neudennoù rouestlet. Dre stouiñ dreist ar skourr e teuas a-benn da droc'hañ ar peurvuiañ eus an neudennoù kreñv ha pegus en dalc'he, ha neuze, sur a-walc'h dre un taol troad hag ur stourm e teuas an darn vuiañ eus Fili er-maez. Ret eo din anzav e c'hoarzhas Bilbo evit gwir p'er gwelas o hejañ-dihejañ e izili morzet en ur zañsal war an neudenn-gevnid dindan e zivgazel, tre evel unan eus ar c'hoarielloù farsus-se a lakaer da lammikat war un orjalenn.

E doare pe zoare e voe Fili lakaet war ar skourr, hag e seizh gwellañ a reas neuze evit skoazellañ an hobbit, daoust m'em gave klañv ha meskalonus diwar pistri ar c'hevnid ha diwar bout chomet a-istribilh hogos a-hed an nozvezh hag an deiz war-lerc'h o treiñ-distreiñ gant e fri hepken da dennañ e anal. Hir amzer a dremenas o skarzhañ an danvez euzhus diouzh e zaoulagad hag e zivabrant, ha ret e voe dezhañ lemel an darn vuiañ eus e varv. Ac'hanta, o-daou a stagas da wintal an eil korr goude egile ha d'o digabestrañ a-daolioù kleze. Hini anezho ne oa e gwelloc'h stad eget Fili, ha gwashoc'h e oa lod. A-boan ma oa deuet darn a-benn da dennañ o anal (d'un dra bennak e c'hell ar frioù hir talvout, evel a welit), ha darn all a oa bet muioc'h kontammet.

En doare-se e savetejont Kili, Bifur, Bofur, Dori ha Nori. Ker skuizh e oa Bombur gaezh — eñ e oa an hini tevañ, ha dibaouez e oa bet piñset ha meudet — ma voe trawalc'h dezhañ ruilhañ a-

ziwar ar skourr ha kouezhañ pounner war an douar, war delioù dre eurvad, ha chom gourvezet eno. Pemp korr avat a oa c'hoazh a-istribilh e penn ar skourr pa grogas ar c'hevnid da zistreiñ, kounnaretoc'h eget biskoazh.

Kerkent ez eas Bilbo betek penn ar skourr diouzh tu kef ar wezenn hag e talc'has penn d'ar re a oa o krapat. Lamet en devoa e walenn p'en devoa digabestret Fili ha disoñjet e lakaat en e viz en-dro, setu ma krogjont-holl da skopitellat ha da sutellat :

"Gwelet a reomp 'c'hanout, loenig brein ! Debret e vi ganimp, ha da eskern ha da groc'hen a lezimp da skourrañ ouzh ur wezenn. Eec'h ! Ur flemm zo gantañ, n'eus ket ? Arsa, tapet e vo ganimp memes mod, ha goude-se e vo lezet a-istribilh gant e benn en traoñ e-pad un devezh pe zaou."

E-keit-se e oa ar gorrien all oc'h ober war-dro ar peurrest eus ar gemeridi, hag o troc'hañ an holl neudennoù gant o c'hontilli. En o frankiz e vijent-holl dizale, daoust ma ne oa ket anat ar pezh a c'hoarvezje da c'houde. Aes-kaer e oant bet tapet gant ar c'hevnid en nozvezh kent, dre souezh hag en duder avat. Keloù un emgann euzhus a oa en dro-mañ.

A-greiz-holl e verzas Bilbo e oa lod kevnid em vodet tro-dro da Vombur gozh war an douar, hag ereet e oa bet ganto adarre hag edont ouzh e stlejañ war o lerc'h. Yudal a reas ha skeiñ taolioù kleze war ar c'hevnid a oa dirazañ. A-gostez ez ejont buan, hag eñ toullañ e hent ha kouezhañ e traoñ ar wezenn e kreizig-kreiz ar re a oa war an douar. Un doare flemm nevez e oa e gleze evito. Nag e strinke a-hed hag a-dreuz ! Skediñ a rae gant dudi pa oa ouzh o zoullgofañ. Un hanter zaouzegad anezho a voe lazhet a-raok ma souzje ar re all ha ma lezjent Bombur da Vilbo.

“Diskennit ! Diskennit !” a hope-eñ d’ar gorrien a oa war ar skourr. “Na chomit ket aze el laez da vout paket en ur roued !” Rak gwelet a rae kevnid o pignat a-dolpadoù en holl wezennoù amezek hag o ruzañ a-hed ar bleñch a-us penn ar gorrien.

D’an traoñ ez eas ar gorrien dre c’hoari gant o daouarn hag o zreid, dre lammat pe dre gouezhañ, unnek anezho en ur bern, horjell er peurvuiañ anezho ha didalvez o divhar outo. Aze e oant en diwezh, daouzek anezho en ur gontañ Bombur gozh kaezh, a oa harpet tu-ha-tu gant e genderv Bifur hag e vreur Bofur ; ha Bilbo a oa o korolliñ tro-dro hag o hejañ e Flemm ; ha kantadoù a gevnid kounnaret a oa o tispourbellañ o lagadoù outo tro-distro hag a-us dezho. Ur gwall enkadenn e oa evit doare.

An emgann a grogas neuze. Kontilli a oa gant lod korrien, bizhier gant lod all, hag an holl anezho a c’halle dastum mein ; hag e goustilh elfek a oa gant Bilbo. C’hoazh hag adarre e voe ar c’hevnid argaset, ha kalz anezho a voe lazhet. Ne c’halle ket an abadenn padout pell avat. Hogos skuizh-marv e oa Bilbo ; pevar nemetken eus ar gorrien a oa gouest da chom sonn en o sav, ha dizale e vijent kabestret evel kelion faezh. End-eeun e oa ar c’hevnid krog da nezañ o gwiadoù tro-dro dezho adarre a wezenn da wezenn.

En diwezh ne zeuas mennozh ebet da Vilbo estreget reiñ d’ar gorrien da c’houzout a-zivout kuzulig e walenn. Nec’het a-walc’h e oa gant kement-se, met ne oa doare all d’ober.

“Me zo o vont da steuziañ,” emezañ. “Lakaat a rin ar c’hevnid da bellaat, mar gallan ; ha ret eo deoc’h chom kevret ha mont war an tu enep. War an tu kleiz aze, zo tamm pe damm an hent da-gaout al lec’h m’hor boa gwelet tanioù diwezhañ an elfed.”

Diaes e oa o lakaat da gompren, en abeg d'o fennoù mezevellet, d'an huchadennoù, da drouz an taolioù bizhier ha da nij ar mein ; en diwezh avat e hañvalas da Vilbo ne c'halle ket daleañ pelloc'h — o strishaat o c'helc'h tamm-ha-tamm e oa ar c'hevnid. Trumm e lakaas e walenn en e viz ha gwall sebezet e voe ar gorrien pa steuzias.

Dizale e voe klevet son "Lob vlot" ha "Sac'h-pistri" a-douez ar gwez pell war an tu dehoù. Strafuilhet-holl e voe ar c'hevnid gant kement-se. Paouez a rejont a vont war-raok, ha lod a yeas kuit war-du ar vouezh. Ker kounnaret e oant gant "Sac'h-pistri" ma kolljont o skiant-vat. Balin neuze, en devoa meizet mennad Bilbo gwelloc'h eget ar re all, a gasas un dagadenn. Em zastum en ur skoulm a reas ar gorrien, hag en ur stlepel ur barrad mein ez ejont d'ar c'hevnid dre o zu kleiz hag e torrjont ar c'helc'h. Pell a-dreñv dezho neuze e tavas trumm an huchadennoù hag ar c'han.

Gant ar spi reuzus na vije ket Bilbo bet tapet e kendalc'hjont gant o hent. Ne voent ket prim a-walc'h avat. Klañv ha skuizh e oant, ha ne c'hallent ket mont gwelloc'h eget gant horjell ha kammerezh, daoust da galz kevnid bout tost dezho. Bep ar mare e oa ret dezho treiñ hag emgannañ ouzh ar c'hrouadurioù a oa o c'hounit tachenn warno ; hag end-eeun e oa lod kevnid er gwez a-us dezho o stlepel d'an traoñ o funioù hir ha pegus.

Fall a-walc'h e oa an traoù adarre evit doare, pa zeuas Bilbo trumm war wel en-dro ha ma'z eas a-greiz-holl d'ar c'hevnid souezhet dre o c'hostez.

"Kit ! Kit 'ta !" a huchas. "Me 'flemmo !"

Hag a reas. Diskrapat a rae war-raok ha war-gil, troc'hañ neudennoù ar c'hevnid, skejañ o favioù, ha toullañ o c'hofoù tev pa zeuent re dost. Koeñviñ a rae ar c'hevnid gant ar gounnar, ha skopitellat

hag eoniñ, ha sutellat jarneoù euzhus ; met spontet-mik e oant deuet gant Flemm, ha ne gredent ket tostaat re en holl neuze pa oa distro. Kaer e oa dezho jarneal neuze, o freizh a yae kuit gorrek met ingal. Ul labour spontus e voe, a hañvalas padout eurvezhioù. En diwezh avat, dres pa grede da Vilbo ne vije ket evit sevel e zorn evit un taol hepken ouzhpenn, e tisternias ar c'hevnid a-greiz-holl, e paouezjont da vont d'o heul hag e tistrojont dipitet d'o zrevadenn deñval.

Goude-se e verzas ar gorrien e oant degouezhet e bevenn ur c'helc'h ma oa bet tantadoù elfek. Ne oant ket evit lavaret hag unan eus ar re o devoa gwelet en noz tremen e oa. War a hañvale evelato e oa en hevelep lec'hioù un aspadenn a hudouriezh vat, na blije ket d'ar c'hevnid. Glasoc'h e oa ar gouloù aze da vihanañ, ha ne oa ket ar skourroù ken tev ha ker gourdrouzus, ha gallout a rejont diskuizhañ hag ober un tenn anal.

Eno e chomjont da drec'hwezhañ ha da drealañ e-pad ur pennad. Dizale avat e krogjont d'ober goulennoù. Mennet e oant da glevet displegadennoù fraezh a-zivout ar steuziadenn, ha ken dedennet e voent gant kavadenn ar walenn ma tisoñjjont o c'hudennoù-i e-pad ur frapadig. Balin pergen a c'houlennas start ma vije istor Gollum kontet en e bezh adarre, dihustelloù hag all, gant ar walenn en he lec'h reizh. Goude ur pennad avat ez eas ar gouloù war wanaat, ha goulennoù all a voe graet neuze. Pelec'h e oant, ha pelec'h e oa o gwenodenn, ha pelec'h e oa boued, ha petra a vije graet da c'houde ? C'hoazh hag adarre e rejont ar goulennoù-se, ha digant Bilbo vihan e hañvalent gortoz ar respontoù. Diwar gement-se e c'hellit gwelet e oa bet ur bras a c'hemm en o mennozh diwar-benn an ao. Sac'heg, hag e oant krog da vagañ doujañs vras en e geñver

(evel m'en devoa Gandalf lavaret o devije graet). Evit gwir e oant en engortoz end-eeun ma'z ijinje ur raktres marzhus bennak d'o skoazellañ, ha n'eo ket soroc'hal nemetken a raent. Re vat e ouient e vijent bet marv dizale paneve an hobbit ; ha meur a wezh en e drukarekajont. Darn anezho zoken a savas hag a stouas betek an douar dirazañ, petra bennak ma kouezhjont a-c'hwen o c'hof gant ar strivadenn ha ma ne voent ket evit mont en o sav en-dro e-pad ur pennad. Ne voe ket o mennozh diwar-benn Bilbo disteraet tamm ebet gant an anaoudegezh eus ar wirionez a-zivout ar steuziadenn ; rak gwelet a raent e oa spered gantañ — koulz ha chañs hag ur walenn hud — ha madoù eus ar re dalvoudusañ eo an tri anezho. Kement en e aspedjont e gwirionez ma voe Bilbo krog da grediñ e oa ennañ evit gwir danvez ur c'hantread kalonek, goude pep tra, petra bennak ma vije bet kalz kalonekoc'h c'hoazh mar bije bet tra pe dra da zebriñ.

Ne oa netra avat, netra-krenn ; ha hini anezho ne oa e stad da vont davit tra pe dra, na da glask ar wenodenn gollet. Ar wenodenn gollet ! Ne oa tra ebet all e penn skuizh Bilbo. Trawalc'h e voe dezhañ azezañ ha parañ e selloù dirazañ war ar wezeg didermen ; ha goude ur pennadig e tavjont-holl adarre. An holl war-bouez Balin. Pell goude m'o devije ar re all paouezet a gomz ha serret o daoulagad e kendalc'has da vouskomz ha da fic'hellat evitañ e-unan.

"Gollum ! Biskoazh kement all ! Setu neuze 'ta penaos e oa em silet hebiou din ? Bremañ e ouzon ! Trawalc'h e oa bet deoc'h tremen didrouz hebiou, Ao. Sac'heg ? Nozelennoù a-strew war treuzoù an nor ! Bilbo gaezh mat… Bilbo… Bilbo… bo… bo… bo… " Ha neuze e vanas kousket, ha didrouz-kaer e voe pep tra e-pad pell amzer.

A-daol-trumm e tigoras Dwalin ul lagad hag e sellas tro-dro dezho. “Pelec’h emañ Thorin ?” a c’houlennas.

Ur gwall zistokadenn e voe. Evel-just ne oa nemet trizek anezho, daouzek korr hag an hobbit. Pelec’h e oa Thorin e gwirionez ? Klask a rejont gouzout petore gwall blanedenn a oa c’hoarvezet gantañ, strobinell pe euzhviled teñval ; ha skrijañ a rejont pa oant kollet er goadeg. Eno e sankjont unan-hag-unan en ur c’housk diaes leun a hunvreoù spontus, tra ma troe an endervezh da noz du ; hag eno e rankomp o lezel evit ar mare, re glañv ha skuizh an tamm anezho evit lakaat diwallerion pe evit kemer pep a dro-c’hed.

Gwall vuanoc’h egeto e oa Thorin bet paket. Ha kounañ a rit Bilbo o venel kousket evel ur broc’h en ur lakaat troad en ur c’helc’hiad gouloù ? Tro Dhorin e oa bet da lakaat troad war e lerc’h, hag evel ur maen strobinellet e oa kouezhet pa oa aet ar gouleier da get. Mann n’en devoa klevet eus holl drouzioù ar gorrien kollet en duder, eus o garmadennoù pa oant bet tapet gant ar c’hevnid ha kaset ganto, hag eus holl drouzioù an emgann en deiz war-lerc’h. Goude-se e oa Elfed ar Goadeg deuet betek ennañ, hag ereet ha kaset ganto e oa bet.

Elfed ar Goadeg e oa ar vanvezourion, evel-just. Ar re-se n’int ket ur boblad drouk. Mard eus ur si enno eo an disfiz diouzh an estrenien. En devezhioù-se zoken e oant evezhiek, daoust d’o hudouriezh bout kreñv. Disheñvel diouzh Elfed Uhel ar Gornaoueg e oant, ha gwashoc’h ha difuroc’h. Rak an darn vrasañ anezho (a-gevret gant o c’herent stlabezet er runioù hag er menezioù) a ziskenne eus ar meuriadoù hen na oant biskoazh bet e Faerie er Gornaoueg. Di ez eas Elfed ar Gouloù hag an Elfed Don hag Elfed ar

Mor hag eno e vevjont e-pad oadvezhioù, hag e teujont kaeroc'h ha furoc'h ha desketoc'h, hag ez ijinjont o hudouriezh hag o ampartiz war ar fardañ traoù brav ha marzhus, kent ma tistroas darn anezho d'ar Bed Ec'hon. Er Bed Ec'hon e talee Elfed ar Goadeg e serr-noz hon Heol hag hol Loar, met ar stered a garent muioc'h ; ha kantren a raent er c'hoadegi a greske uhel war zouaroù zo aet da get abaoe. Peurliesañ e raent o annez war bevennoù ar c'hoadegi a c'hallent kuitaat gwezh ha gwezh all da hemolc'hiñ, pe da varc'hegañ pe da redek war an douaroù digor dindan al loargann pe sklêrijenn ar stered ; ha goude donedigezh an Dud e talc'hjont aliesoc'h-aliesañ d'ar beuznoz ha d'an amc'houloù. Elfed e oant hag e choment avat, da lavaret eo ur Bobl Vat.

En ur vougev ec'hon war-hed un nebeud miltirioù en tu-mañ da lez Koadeg an Noz diouzh tu ar reter e veve en amzer-se o roue meurdezusañ. Dirak he melloù dorioù maen e tirede ur stêr diouzh kribennoù ar goadeg, ha mont a rae da goll er geunioù a oa ouzh troad an douaroù uhel koadek. Ar vougev vras-se, reoù vihanoc'h diniver o tigeriñ war bep tu dezhi, a gase kammigellek betek pell danzouar gant kalz tremenioù ha salioù ec'hon ; met sklaeroc'h ha yac'husoc'h e oa eget forzh pe annez gobilined, ha ne oa na ken don na ker risklus. Evit gwir, ar pep niverusañ eus renidi ar roue a veve hag a hemolc'he er c'hoadeier digor, ha tiez pe logelloù o devoa war an douar pe er skoultroù. Ar faou e oa o gwez muiañ-karet. Palez ar roue e oa e vougev, ha kreñvlec'h e deñzor, ha gwikadell e boblad enep he enebourion.

Karc'har e brizonidi e oa ivez. Betek ar c'hav e stlejjont Thorin neuze — hep re a zamant, pa ne garent ket ar gorrien ha pa soñje dezho e oa-eñ un

enebour. En deizioù hen o devoa brezelet ouzh lod korrien, a damallent da vout laeret o zeñzor. Reizh eo lavaret avat e konte ar gorrien un istor all, pa lavarent n'o devoe graet nemet kemer ar pezh a oa dleet dezho, rak roue an elfed en devoa graet marc'had ganto evit ma vije aozet e aour hag e arc'hant kriz, ha goude-se en devoa nac'het reiñ o gopr dezho. Mard oa ur merk a wander e roue an elfed e oa e-keñver e deñzor, e-keñver an arc'hant hag ar mein prizius gwenn pergen ; daoust d'e voujedenn bout pinvidik e c'hoantae atav kaout muioc'h anezhi, abalamour ma ne oa ket en e gerz un teñzor ker bras ha hini pennelfed all eus an amzer gozh. E boblad ne denne na ne aoze metaloù pe vein prizius, ha ne raent ket gwall forzh eus ar c'henwerzh pe eus al labour-douar. Mat-tre e ouie ar gorrien kement-se holl, petra bennak ma n'he devoa bet lignez Thorin netra d'ober gant an tabut kozh em eus komzet diwar e benn. Dre-se e oa Thorin fuloret en abeg d'an doare ma oa bet graet dezhañ, goude m'o devoa lamet o strobinell diwarnañ ha ma oa deuet e skiant dezhañ en-dro ; ha mennet e oa ivez da nag o lezel da dennañ an disterañ ger a-zivout aour pe vravigoù dioutañ.

*Rust e sellas ar roue ouzh Thorin pa voe hemañ* degaset dirazañ, ha kalz goulennoù a reas dezhañ. Trawalc'h e voe da Dhorin avat lavaret e oa marnaoniek.

"Perak hoc'h eus c'hwi hag ho re klasket dre deir gwezh tagañ ma zud e-kerzh o fest ?" a c'houlennas ar roue.

"O zagañ n'hon eus ket graet," a eilgerias Thorin ; "da c'houlenn an aluzen e oamp deuet, abalamour ma oamp marnaoniek."

"Pelec'h emañ ho mignoned bremañ, ha petra emaint oc'h ober ?"

"N'ouzon ket, o vervel gant an naon er goadeg moarvat."

"Petra e oac'h oc'h ober er goadeg ?"

"Klask an debriñ hag an evañ, abalamour ma oamp marnaoniek."

"Petra avat ho tegasas d'ar goadeg, forzh penaos ?" a c'houlennas ar roue gant buanegezh.

Diwar kement-se e prennas Thorin e c'henoù hag e nac'has distagañ ur ger ouzhpenn.

"Mat-tre !" eme ar roue. "Kasit-eñ ganeoc'h ha mirit-eñ e surentez, betek ma fello dezhañ lavaret ar wirionez, zoken mar gortoz kant bloavezh."

An elfed en ereas gant lêrennoù neuze, hag en bac'has en unan eus ar mougevioù pellañ, dorioù prenn tev outi, hag en lezas. Peadra da zebriñ ha da evañ a rojont dezhañ, forzh pegement, daoust ma ne oa ket eus an dibab ; rak Elfed ar Goadeg ne oant ket gobilined, ha dereat a-walc'h e oant ouzh o gwashañ enebourion zoken, pa vezent tapet ganto. Ar c'hevnid ramzel e oa ar boudoù nemeto n'o deveze tamm truez outo.

Aze e karc'har ar roue e chomas Thorin gaezh ; ha goude dezhañ bout bet e walc'h a vara hag a gig hag a zour e krogas da glask gouzout petra a oa c'hoarvezet gant e vignoned reuzeudik. Ne voe ket pell kent ma ouezas hiroc'h ; danvez ar pennad da zont eo kement-se avat, ha hini deroù un dro-gaer all ma tiskouezas an hobbit e dalvoudegezh ur wezh c'hoazh.

*Pennad IX*

# BARRIKENNADOÙ MALTOUTET

En deiz war-lerc'h an emgann gant ar c'hevnid e reas Bilbo hag ar gorrien ur striv dispi diwezhañ evit kavout un difourk kent mervel gant an naon hag ar sec'hed. Sevel a rejont ha kerzhet en ur horjellañ war an tu ma krede eizh diwar an trizek anezho e oa ar wenodenn ; biken avat ne ouezjont hag ar gwir a oa ganto. An damsklêrijennoù-se a veze atav er goadeg a oa o steuziañ ur wezh ouzhpenn e duder an noz pa darzhas trumm gouloù kalz etevioù tro-dro dezho, evel kantadoù a steredennoù ruz. Elfed ar Goadeg a lammas gant o gwaregoù hag o goafioù hag a c'hourc'hemennas d'ar gorrien chom a-sav.

Ne oa anv ebet ag emgann. Zoken mar ne vije ket bet ar gorrien e ker gwazh ur stad ma oant laouen e gwirionez da vout tapet, o c'hontilli berr, anezho an armoù nemeto a oa ganto, a vije bet didalvez enep saezhoù an elfed a c'halle tizhout lagad ul labous en deñvalijenn. Chom a-sav a rejont end-eeun neuze hag azezañ ha gortoz — an holl anezho war-bouez Bilbo, a lakaas e walenn en e viz hag a bellaas buan a-gostez. Setu perak, pa genstagas an elfed ar gorrien en ur steud hir an eil a-drek egile ha p'o c'hontjont, ne gavjont na ne gontjont an hobbit biskoazh.

N'en klevjont na n'en santjont kennebeut o piltrotat pell-mat diouzh gouloù o etevioù pa oant o kas o frizonidi dre ziabarzh ar goadeg.

Mouchet e oa daoulagad pep korr, met kement-se ne rae ket ur gwall vras a ziforc'h, pa ne c'halle ket Bilbo zoken gwelet gant e zaoulagad pe da lec'h e oant o vont, ha nag eñ nag ar re all ne ouie a be lec'h e oant loc'het forzh penaos. Bec'h en devoa Bilbo o heuliañ an etevioù, rak an elfed a lakae ar gorrien da vont ker buan ha ma c'hallent, dezho da vout klañv ha skuizh. Ar roue en devoa gourc'hemennet dezho hastañ. A-sav e chomas an etevioù a-greiz-holl, hag a-boan m'en devoe Bilbo amzer d'o adtapout kent ma voent krog da dreuziñ ar pont. Hennezh e oa ar pont a gase a-dreuz ar stêr da zorioù ar roue. Du ha buan ha kreñv e rede an dour dindanañ ; hag en tu all e oa dorioù dirak genoù ur vougev zivent a oa toullet en ur grapenn serzh goloet a wez. Eno e tiskenne ar faou meur tre betek ar c'hlann, ma oa o zreid en dour.

An elfed a vountas war o frizonidi a-dreuz ar pont, met Bilbo a dermas a-dreñv dezho. Doare genoù ar vougev ne blije ket dezhañ tamm ebet, ha ne reas e soñj da na zilezel e vignoned nemet e koulz evit difreiñ war seulioù an elfed diwezhañ kent ma serras dorioù meur ar roue adreko gant un trouz bras metalek.

En diabarzh e oa an tremenioù sklêrijennet gant gouloù ruz an etevioù, hag ar warded elfat a gane en ur gerzhet a-hed ar ribouliioù kammigellek, kroaziet ha leun a heklevioù. Ne oa ket ar re-se evel re keodedoù ar gobilined : bihanoc'h e oant, ne oant ket ken don dindan zouar, ha naetoc'h e oa an aer enno. En ur sal ec'hon he fileroù benet er maen bev e oa azezet roue an Elfed war ur gador goad kizellet. War e benn e oa ur gurunennad hugennoù ha delioù ruz, rak an diskar-amzer a oa deuet adarre. Ur gurunennad bleunioù eus ar c'hoadegi

a veze war e benn en nevez-amzer. Ur vazh derv kizellet a oa gantañ en e zorn.

Degaset e voe ar gemeridi dirazañ ; ha daoust dezhañ ober selloù rust dezho e lavaras d'e dud o dishualañ, rak diflaket ha skuizh e oant. “N'o deus ket dober a gerdin amañ a hent all,” emezañ. “Ne c'haller ket tec'hel dre ma dorioù hud goude bout bet degaset en diabarzh.”

Pell ha gant aked ez atersas ar gorrien a-zivout ar pezh e oant oc'h ober, ha pe da lec'h e oant o vont, ha pe a lec'h e oant o tont ; met ne dennas ket gwall vuioc'h a geleier diouto eget m'en devoa bet digant Thorin. Ginet ha fuloret e oant, ha ne ziskouezent ket bout seven zoken.

“Petra hon eus-ni graet, A Roue ?” eme Valin, a oa an hini koshañ anezho a chome. “Hag un torfed eo bout kollet er goadeg, bout marnaoniek ha sec'hedik, bout tapet gant kevnid ? Hag ho loened doñv pe ho loened kavandenn eo ar c'hevnid, pa'z it e kounnar pa vezont lazhet ?”

Kounnaretoc'h eget biskoazh e voe ar roue diwar hevelep goulenn evel-just, hag eilgeriañ a reas : “Un torfed eo kantren dre ma rouantelezh hep aotre. Hag ankouaat a rit e oac'h em rouantelezh, o vont gant an hent zo bet graet gant ma fobl ? Ha n'hoc'h eus ket dre deir gwezh hegaset ha trubuilhet ma fobl er goadeg hag iset ar c'hevnid dre ho talabao hag ho karmoù ? Goude kement all a dousmac'h hoc'h eus graet em eus-me gwir da c'houzout petra ho tegas amañ, ha mar ne lavarit ket din bremañ en ho talc'hin holl er vac'h betek m'ho po desket bout poellek ha seven !”

Neuze e c'hourc'hemennas ma vije ar gorrien lakaet e pep a garc'har disrann ha ma vije roet da zebriñ ha da evañ dezho, hep ma vijent aotreet da dremen dre zorioù o bac'hoùigoù avat, betek ma

vije unan anezho da vihanañ mennet da gontañ dezhañ ar pezh a c'hoantae gouzout. Ne lavaras ket dezho avat e oa Thorin unan ag e brizonidi ivez. Bilbo an hini a zizoloas kement-se.

Paourkaezh ao. Sac'heg — hir-kenañ e voe evitañ an amzer a dremenas el lec'h-se en e unanig, hag o kuzhat atav, hep krediñ biskoazh lemel e walenn ag e viz ; a-boan ma krede kousket, zoken pa veze kuzhet er c'hornioù teñvalañ ha distroañ a c'halle kavout. Evit ober un dra bennak e oa kroget da gantren dre balez roue an Elfed. Dre hud e serre an dorioù, met a-wezhioù e c'halle mont er-maez mard oa prim. Strolladoù Elfed ar Goadeg, gant ar roue en o fenn a-wezhioù, a yae er-maez war varc'h a vare da vare evit hemolc'hiñ, pe evit ober un dra bennak all er goadeg hag en douaroù a oa er Reter. Neuze, mard oa mibin-tre, e c'halle Bilbo em silañ er-maez krak adrezo ; un dra risklus d'ober e oa avat. Meur a wezh e voe darbet dezhañ bout tapet en dorioù, pa oant o serriñ trumm goude tremen an elf diwezhañ ; ne grede ket evelato kerzhet en o zouez en abeg d'e skeud (daoust dezhañ bout tanav ha horjellus e sklêrijenn an etevioù), pe gant aon na vije teuket ha dizoloet. Ha pa'z ae er-maez, ar pezh a c'hoarveze dibaot a-walc'h a wezh, ne rae netra eus nikun. Ne felle ket dezhañ dilezel ar gorrien, hag evit gwir ne ouie e doare ebet pe da lec'h mont hepto. Ne veze ket evit heuliañ an elfed a-hed an amzer pa vezent o hemolc'hiñ, biskoazh neuze ne zizoloas an hentoù da guitaat ar goadeg, ha lezet e veze da gantren reuzeudik er goadeg, aon bras gantañ d'em goll, betek ma c'hoarvezje un degouezh da zistreiñ. Naon en deveze ivez er-maez, rak ne oa ket un hemolc'her anezhañ, met er c'hevioù e c'halle kavout bevañs dre laerezh boued en armelerioù pe diwar an taolioù pa ne veze den en o c'hichen.

"Me zo evel ur c'hwiblaer na c'hell ket tec'hel, hag a rank kendelc'her mantrus da c'hwiblaerezh an hevelep ti a zeiz da zeiz," a soñje-eñ. "Homañ eo ar rann untonañ hag arabadusañ eus an holl blanedenn vantrus, skuizhus ha diskonfortusmañ ! C'hoant am eus da vout distro em zoullhobbit e korn ma oaled tomm-me gant ar gleuzeur o skediñ !" Alies en deveze c'hoant ivez da gas ur gemennadenn d'an hudour da c'houlenn sikour, met dic'hallus a-grenn e oa kement-se evel-just ; ha dizale e verzas e vije d'an ao. Sac'heg, e-unan ha hep skoazell, ober un dra bennak, mard oa un dra bennak da vout graet.

En diwezh, goude ur sizhunvezhiad pe ziv eus ar vuhez kuzh-se, dre spiañ ha heuliañ ar warded ha dre gemer kement tro a c'hallas, e teuas a-benn da gavout e pe lec'h e oa pep korr bac'het. An daouzek kellig a gavas e lies korn eus ar palez, ha goude ur pennad e teuas a-benn da anavout madik a-walc'h an ardremez. Na souezhet e voe ur wezh pa glevas lod gwarded o komz ha pa zeskas e oa ur c'horr all er c'harc'har ivez, en ul lec'h donoc'h ha teñvaloc'h eget ar re all. Diouzhtu e tivinas, evel-just, e oa Thorin ar c'horr-se ; ha goude ur pennadig e kavas e oa ar gwir gantañ. En diwezh, goude meur a skoilh, e teuas a-benn da gavout al lec'h pa ne oa den wardro, ha da lavaret ur ger bennak da benn ar gorrien.

Re vantret e oa Thorin evit bout kounnaret pelloc'h ouzh e wallblanedenn, ha krog e oa zoken da soñjal e kontañ d'ar roue kement tra a-zivout e deñzor hag e glask (ar pezh a ziskouez da begen izel stad e oa aet e spered), pa glevas mouezhig Bilbo dre e doull-alc'hwez. Diaes e voe dezhañ fiziout en e zivskouarn. Dizale evelato e tivizas ne c'halle ket bout faziet, ha tostaat d'an nor a reas ha kuzulikat e-pad pell gant an hobbit a oa en tu all.

Neuze e voe Bilbo gouest da gas dre guzh kimignadezh Thorin da bep korr bac'het, evit lavaret dezho e oa o fenn Thorin er c'harc'har ivez nepell diouto, hag e oa arabat da neb diskuliañ o c'hefridi d'ar roue evit ar mare, na kent ma vije roet gant Thorin an urzh d'en ober. Rak nerzh-kalon a oa deuet da Dhorin en-dro dre glevet penaos en devoa an hobbit tennet e gileed a-dre ar c'hevnid, ha mennet e oa adarre da chom hep prenañ e frankizeñ dre c'hrataat d'ar roue ul lodenn eus an teñzor kent ma vije steuziet pep spi da dec'hel e forzh pe zoare all ; betek ma vije e gwirionez an ao. Diwelus Sac'heg (bri bras e oa krog da zougen outañ evit gwir) chomet peurverr da ijinañ un dro speredek bennak.

A-du krenn e voe ar gorrien all pa zegemerjont ar gimignadezh. An holl anezho e soñje dezho e vije o lodenn eus an teñzor (a oa dezho penn-da-benn hervezo, daoust d'o stad ha d'an aerouant didrec'h c'hoazh) gwall grennet mar goulennje groñs ar roue e lodenn anezhañ, hag an holl a fizias e Bilbo. Dres ar pezh en devoa Gandalf lavaret e c'hoarvezje, gwelet a rit. Marteze e oa kement-se un darn eus e abeg evit mont kuit hag o lezel.

Bilbo avat n'em gave ket ken leun a c'hoanag ha ma oant. Ne blije ket dezhañ e vije an holl o fiziout ennañ, ha fellout a rae dezhañ e vije an hudour en e gichen. Aner e oa kement-se evelato : emichañs e oa ledennad teñval Koadeg an Noz en he fezh etrezo. Azezañ a reas ha soñjal ha soñjal, betek ma voe e benn tost da darzhañ, met mennozh dispar ebet ne zeuas d'e spered. Bravat tra e oa ur walenn hud, met ne oa ket gwall dalvoudus evit pevarzek den. Evel-just avat, divinet hoc'h eus, saveteet e voe e vignoned gantañ en diwezh, ha setu amañ penaos e c'hoarvezas kement-se.

Un deiz pa oa o furchal hag o kantren e tizoloas Bilbo un dra zedennus-bras : ne oa *ket* an dorioù bras an tremen nemetañ da vont tre er mougevioù. Ur stêr a rede dindan darn eus rannoù izelañ ar palez hag a gembere gant Stêr ar Goadeg un hedig pelloc'h diouzh tu ar reter, en tu all d'ar grapenn ma tigore ar penngenoù. Un nor-zour a oa el lec'h ma teue ar stêr zanzouar-se er-maez eus tor ar run. Tost da c'horre ar froud e tiskenne an doenn vaenek eno, ha diwarni e c'helled lakaat un nor-winterez da ziskenn tre betek naoz ar stêr evit mirout na vije den o vont pe o tont dre an hent-se. Digor avat e veze an nor-winterez alies, rak kalz mont-dont a veze dre an nor-zour. Mar bije c'hoarvezet gant neb dont tre dre an hent-se e vije em gavet en ur riboul teñval ha diskempenn a gase don betek kalon ar run : met en ul lec'h a oa dindan ar mougevioù e oa bet toullet an doenn ha goloet gant melloù dorioù prenn derv. War kevioù ar roue e skoe ar re-se dre al laez. Barrikennadoù a oa enno, ha barrikennadoù, ha barrikennadoù ; rak troet-bras gant ar gwin e oa Elfed ar Goadeg, hag o roue pergen, petra bennak ma ne greske gwiniENN ebet er c'horn-bro-se. A bell e veze degaset ar gwin, ha pourvezadoù all, eus bro o c'herent er Su, pe eus gwiniegi an Dud er broioù pell.

Dre guzhat a-drek unan eus ar barrikennadoù brasañ e tizoloas Bilbo an toulloù-strap hag o zalvoudegezh, ha dre souchañ aze, dre selaou komzoù mevelien ar roue, e teskas penaos e teue ar gwin hag ar marc'hadourezhioù all betek al Lenn Hir dre ar stêrioù pe dre an douaroù. War a hañvale e oa c'hoazh ur gêriad Tud oc'h ober berzh eno, o c'hêr savet war bontoù pell en dour d'o gwareziñ diouzh enebourion a bep doare, ha dreist-holl diouzh aerouant ar Menez. Eus Kêrlenn e veze

ar barrikennadoù degaset dre Stêr ar Goadeg. Alies ne vezent nemet liammet kenetrezo evel melloù radelloù ha kaset dre ar stêr war-bouez pouroeñvoù pe roeñvoù ; war bigi sklat e vezent sammet a-wezhioù.

Pa veze goullo ar barrikennoù e vezent bannet gant an elfed dre an toulloù-strap, an nor-zour a veze digoret hag ar barrikennoù a neuñvie war ar froud en ur zañsal, betek ma vezent kaset gant ar red d'ul lec'h pell e traoñ ar stêr ma rae ar c'hlann un erv, tost da lez Koadeg an Noz er reter. Eno e vezent dastumet ha kenstaget, ha neuñvial a raent evit distreiñ da Gêrlenn, a oa tost d'al lec'h ma sanke Stêr ar Goadeg el Lenn Hir.

E-pad ur pennad e chomas Bilbo azezet en ur soñjal diwar-benn an nor-zour-se, o klask gouzout ha talvoudus e vije evit tec'hadenn e vignoned, hag en diwezh e teuas deroù dispi ur raktres dezhañ.

Koan a oa bet degaset d'ar brizonidi. Ar warded a oa o pellaat a-gammedoù trouzus dre zinaou ar riboul en ur gas an etevioù ganto hag en ur lezel pep tra en deñvalijenn. Goude-se e klevas Bilbo mestr-hanafer ar roue o hetiñ un nozvezh vat da benn ar warded.

"Deuit ganin bremañ," emezañ, "ha grit un tañva d'ar gwin nevez zo o paouez erruout. Me 'vo o labourat start en noz-mañ da skarzhañ ar prenn goullo diouzh ar c'hav, neuze tapomp pep a vannac'h da gentañ evit sikour gant al labour."

"Mat-tre," a c'hoarzhas penn ar warded. "Me 'raio un tañva ganeoc'h, da welet ha dereat eo evit taol ar roue. Ur banvez zo fenoz hag arabat e vije kas piketez d'al laez !"

Birvilh a voe e Bilbo pa glevas kement-se, rak gwelet a rae e oa ar voull diouzh e du ha tro en devije diouzhtu da glask lakaat e raktres e pleustr.

Mont war-lerc'h an daou elf a reas, betek ma'z ejont tre en ur c'havig ha ma taoljont o fouez ouzh un daol ma oa daou bicher bras warni. Dizale e krogjont da evañ ha da c'hoarzhin laouen. Ur chañs divoutin a voe gant Bilbo neuze. Gwin kreñv zo rekis evit lakaat un elf eus ar goadeg da voredіñ ; ar gwin-se avat, war a hañvale, e oa anezhañ selm trivlius liorzhadoù meur Dorwinion, na oa ket graet evit ar soudarded pe ar vevelien, evit festoù ar roue nemetken ne lavaran ket, hag evit bolennoù bihanoc'h eget melloù picheroù ar mestr-hanafer.

Dizale e voe ar penngward o vobiñ, kent lakaat e benn war an daol ha menel kousket-mik. Ar mestr-hanafer a gendalc'has da gomz ha da c'hoarzhin evitañ e-unan e-pad ur frapadig hep diskouez ober van, met dizale ivez e stouas e benn betek an daol hag e vanas kousket hag e roc'has e-kichen e geneil. Tre e teuas an hobbit neuze. Dizale e voe lamet e alc'hwezioù digant ar penngward, ha Bilbo ha redek par ma c'halle a-hed ar riboulioù war-du ar c'harc'harioù. Pounner-kenañ e hañvale ar mell troñsad bout evit e zivrec'h, hag alies e veze e galon en e c'henoù, en desped d'e walenn, pa ne c'halle ket mirout ouzh an alc'hwezioù a stirlinkat uhel gwezh ha gwezh all, ar pezh a lakae e holl izili da grenañ.

Dor Balin a zibrennas da gentañ, hag he frennañ en-dro gant evezh a reas kerkent ha ma voe ar c'horr er-maez. Souezhet-bras e voe Balin, evel a c'hellit soñjal ; met daoust dezhañ bout laouen o vont er-maez eus e gellig vaen arabadus e felle dezhañ chom a-sav d'ober goulennoù, ha da c'houzout petra e oa Bilbo o vont d'ober, ha pep tra.

"N'eus ket amzer bremañ !" a lavaras an hobbit. "Deuit da'm heul ha mat pell zo ! Ret eo dimp-holl

chom kevret ha na vout e riskl da zivodañ. An holl ac'hanomp a rank tec'hel kuit, pe hini ebet, hag hon tro ziwezhañ eo homañ. Doue a oar pelec'h e viot lakaet gant ar roue mar dizolo kement-mañ, gant chadennoù en ho taouarn hag en ho treid ivez, moarvat. Arabat eo deoc'h chipotal, bezit paotr mat !"

Mont a zor da zor a reas neuze, betek ma voent daouzek ouzh e ambroug — hini ebet anezho gwall skañv a droad, abalamour d'an deñvalijenn ha da hirder o bac'hidigezh. Lammat a rae kalon Bilbo bewezh ma turke unan en unan all, pe ma c'hrozmole pe ma hiboude en duder. "Daonet 'vo tourni ar gorrien-se !" a lavaras dezhañ e-unan. Mat e troas pep tra avat, ha ne gejjont ouzh gward ebet. Evit gwir e oa gouel bras er goadeg en noz-se da-geñver an diskar-amzer, hag er salioù el laez. Hogos holl boblad ar roue a oa o festiñ.

En diwezh, goude kalz faziadennoù, e tizhjont karc'har Thorin, pell en traoñ en ul lec'h don ha nepell diouzh ar c'hilli dre eurvad.

"Biskoazh kement all !" eme Dhorin, pa lavaras Bilbo dezhañ chuchumuchu mont er-maez davit e vignoned. "Ar wirionez a lavaras Gandalf, evel boaz ! Ur c'hwiblaer a-zoare zo ac'hanoc'h, war a hañval, pa zeu ar c'houlz. Sur on emaomp-holl ouzh ho kourc'hemenn da viken, daoust petra a c'hoarvezo goude kement-mañ. Petra a c'hoarvezo tuchantik, a hent all ?"

Gwelet a reas Bilbo e oa deuet ar poent da ziskuliañ e raktres, an tamm anezhañ a c'halle diskuliañ da vihanañ ; ne ouie ket diarvar avat penaos e vije degemeret gant ar gorrien. Abegoù gwir a oa d'e anken, rak ne blijas ket dezho tamm ebet, ha rac'hoanat a grogjont d'ober a vouezh uhel daoust d'o stad arvarus.

"Bloñset ha drailhet a-dammoù e vimp, ha beuzet ivez, hep ket a var !" a ronkjont. "Krediñ a rae dimp e oa deuet ur mennozh poellek deoc'h p'ho poa kavet tro da dapout an alc'hwezioù. Ur raktres sot eo hemañ !"

"Mat-tre !" eme Vilbo, digalonekaet-krenn, ha broc'het un tamm ivez. "Distroit 'ta d'ho killi plijus, ha bac'het e viot-holl ganin enno en-dro, ha gallout a reot azezañ klet eno ha soñjal en ur raktres gwelloc'h — ne gred ket din avat em bo biken tro da dapout an alc'hwezioù adarre, zoken mar deu c'hoant din da glask en ober."

Re e voe kement-se evito, ha sioulaat a rejont. En diwezh, evel-just, e rankjont ober dres ar pezh a oa bet kinniget gant Bilbo, abalamour ma oa anat ne oant ket evit klask o hent betek ar salioù uheloc'h, nag evit treuziñ dre stourm dorioù a serre dre hud ; hag aner e oa ronkal en tremenioù betek ma vijent paket adarre. Da heul an hobbit neuze en em siljont didrouz er c'havioù izelañ. Tremen a rejont hebiou un nor ma c'halled gwelet drezi ar penngward hag ar mestr-hanafer o roc'hal laouen c'hoazh gant mousc'hoarzhoù war o drem-moù. Hunvreoù don ha plijus a vez degaset gant gwin Dorwinion. Un neuz disheñvel a vije war dremm penn ar warded en deiz war-lerc'h, daoust zoken ma'z eas Bilbo e galon dener tre er sal da ad-lakaat an alc'hwezioù ouzh e c'houriz kent dezho kendelc'her gant o hent.

"Kement-se a bellaio dioutañ un darn eus an trouz zo ouzh e c'hortoz," eme an ao. Sac'heg dezhañ e-unan. "Ne oa ket un den fall, ha dereat eo bet gant ar brizonidi. Prederiet e vint-holl ivez. Krediñ a raio dezho ez eus hud kreñv ganimp, p'hon eus treuzet kement all a zorioù morailhet

kent steuziañ. Steuziañ ! Ret eo dimp difreañ buan-buan, mar rank kement-se c’hoarvezout !”

Balin a voe lakaet da evezhiañ ar gward hag ar mestr-hanafer ha da reiñ keloù mar fiñvjent. Ar re all a yeas tre er c’hav e-kichen, trapoù enni. Ne oa ket amzer da goll. Urzh a oa bet roet da elfed, evel ma ouie Bilbo, da ziskenn dizale da skoazellañ ar mestr-hanafer evit lakaat ar barrikennoù er stêr dre an dorioù. Evit gwir e oant end-eeun war o sav a-steudadoù e-kreiz al leur, o c’hortoz bout bountet er-maez. Barrikennoù gwin e oa lod anezho, ha didalvez e oa ar re-se dre ma ne c’halled ket o digeriñ aes hep ober kalz a drouz nag o serriñ aes en-dro. En o zouez avat e oa meur a hini all a oa bet arveret da zegas marc’hadourezhioù all, amanenn, avaloù, ha traoù a bep doare, da balez ar roue.

Dizale e kavjont trizek anezho ec’hon a-walc’h evit endelc’her pep a gorr. Re ec’hon e oa lod anezho evit gwir, ha pa oant o pignat enno e soñjas ar gorrien gant anken er stroñsadennoù hag er stokadennoù a rankjent gouzañv enno, daoust ma reas Bilbo e seizh gwellañ evit kavout plouz ha danvezioù all d’o c’hlenkañ ker klok ha ma c’halled ober e ker berr amzer. Daouzek korr a voe paket en diwezh. Kalz trubuilhoù a oa bet degaset gant Thorin, en devoa troet-distroet en e varrikenn ha soroc’het evel ur mell ki en ur c’hondi bihan ; ha Balin, a oa deuet da ziwezhañ, en devoa maget reuz a-zivout e doulloù evit an aer ha lavaret e oa o vougañ a-raok ma vije bet lakaet ar golo zoken. Bilbo en devoa graet eus e wellañ evit stouvañ an toulloù e kostezioù ar barrikennoù, hag evit stagañ an holl c’holoioù gant kement a surentez ha ma c’halled kaout, ha setu-eñ en e unan adarre, o redek da bep tu da beurechuiñ ar pakañ hag o

c'hoanagiñ a-enep pep goanag e teuje e raktres da bennvat.

Ne oa ket bet graet gwall re abred. Ur vunutenn pe ziv hepken goude staliadenn golo Balin e voe trouz c'hoarzhadennoù ha koroll goulaouioù. Meur a elf a zeuas tre er c'hav en ur c'hoarzhin ha komz ha kanañ tammoù kanaouennoù. Ur banvez laouen o devoa kuitaet en unan eus ar salioù ha mennet e oant da zistreiñ di an abretañ ar gwellañ.

"Pelec'h emañ Galion kozh, ar mestr-hanafer ?" eme unan. "Ne'm eus ket e welet ouzh taol fenoz. Amañ e rankfe bout bremañ evit diskouez din petra zo d'ober."

"Fuloriñ a rin mar bez diwezhat ar c'hozh luguder-se," eme unan all. "Ne'm eus tamm c'hoant da goll amzer amañ en traoñ pa vez kan el laez !"

"Ac'hañ !" a huchas unan bennak. "Amañ emañ ar c'hañfard kozh gant e benn war ur picher ! Ur festig en deus graet amañ e-unanig gant e vignon ar c'habiten !"

"Divorfil-eñ ! Dihun-eñ !" a huchas ar re all dihabask.

Tamm ebet ne voe Galion plijet o vout hejet pe zihunet, ha nebeutoc'h c'hoazh o klevet goapadennoù. "Diwezhat emañ an holl ac'hanoc'h," a ronkas. "Amañ emaon o c'hortoz hag o c'hortoz tra m'emaoc'h-c'hwi oc'h evañ hag o kas anezhi hag o tisoñjal ho labour. N'eo ket souezh ma vanan kousket diwar skuizhder !"

"N'eo ket souezh," emezo, "p'emañ an displegadenn war-hed brec'h en ur picher ! Roit dimp 'ta un tañva eus ho tied-huniñ a-raok kregiñ gant al labour ! N'eo ket dav dihuniñ an troer-alc'hwezioù aze. E walc'h en deus bet war a hañval."

Un droiad a evjont neuze ha laouen-bras e

teujont trumm. Ne golljont ket pep spered avat. “En an’ Doue, Galion !” a huchas lod, “abred ho poa kroget gant ho fest, ha luziet eo bet ho spered ! Barrikennadoù hoc’h eus bodet amañ e-lec’h barrikennoù, mar galler fiziout er pouez.”

“Grit al labour !” a c’hrozmolas ar mestr-hanafer. “Santad ar pouez ne dalvez mann e divrec’h ur bambocher lezirek. Ar re-se eo a rank mont kuit, ha n’eo ket reoù all. Grit diouzh a lavaran !”

“Mat-tre, mat-tre,” a respontjont en ur ruilhañ ar barrikennadoù betek an digor. “Kouezhet ar rebechoù war ho penn mard emañ barrikennadoù amanenn ar roue hag e wellañ gwin bountet er stêr evit Tud al Lenn da festiñ digoust !”

*Ruilh, ruilh, ruilh, ruilh,*
*Ruilh-ruilh-ruilhañ en toull !*
*Houp, houp ! Plaouf ha flok !*
*Diskenn, diskenn a-stok !*

Evel-se e kanjont pa loc’has ar varrikenn gentañ hag unan all d’he heul betek an digor teñval ha pa voent bountet dreistañ en dour yen un nebeud troatadoù izeloc’h. Darn a oa barrikennoù goullo evit gwir, darn all a oa barrikennoù leuniet gant pep a gorr paket-kempenn ; an holl anezho a ziskennas avat, an eil goude heben, gant meur a stroñsadenn hag a stokadenn, o kouezhañ gant trouzioù boud war ar re a oa en traoñ, o stlafañ an dour, o tazlammat ouzh mogerioù ar riboul, an eil re o stekiñ ouzh ar re all, hag o pellaat en ur zañsal gant red an dour.

Dres d’an ampoent e tizoloas Bilbo a-daol-trumm ar gwan a oa en e raktres. Moarvat hoc’h eus e verzet ur pennadig zo ha goap hoc’h eus c’hoarzhet outañ ; ne gred ket din avat ho pije-

c'hwi graet hanter ken mat en e lec'h. Evel-just ne oa ket eñ e-barzh ur varrikenn, ha ne oa den evit e bakañ e-barzh unan, zoken mar bije bet tro d'en ober ! A-dra-sur war a hañval e kollje e vignoned ar wezh-mañ (hogos an holl anezho a oa steuziet dre an trap teñval end-eeun), hag e vanje e-unan-penn war-dreñv hag e rankje chom da gantren evel ur c'hwiblaer pad e kevioù an elfed da viken. Rak zoken mard en devije bet tro da dec'hel dre an dorioù el laez diouzhtu ne chome nemet doare dister gantañ da adkavout ar gorrien biken. Ne anave ket an hent dre zouar da vont betek al lec'h ma veze dastumet ar barrikennoù. Klask a reas gouzout petra an diaoul a c'hoarvezje ganto heptañ ; rak n'en devoa ket bet amzer da gontañ d'ar gorrien kement en devoa desket, pe ar pezh e oa bet e-sell d'ober ur wezh ma vijent bet e-maez ar goadeg.

E-keit ha ma oa an holl soñjezonoù-se o treuziñ e spered e krogas an elfed, a oa laouen-bras, da ganañ ur ganaouenn e-kichen dor ar stêr. Darn anezho a oa aet end-eeun da sachañ war ar c'hordennoù a save kloued an nor-zour evit reiñ tremen d'ar barrikennoù kerkent hag i war neuñv izeloc'h.

*Gant ar froud herrek teñval diskennit*
*Betek an douaroù a anavit !*
*Kuitait ar salioù hag ar c'hevioù izel,*
*Kuitait menezioù serzh an Uhel,*
*Ma vez ar goadeg ec'hon ha kañvus*
*O stouiñ er skeud louet ha reuzius !*
*Neuñvit en tu-hont da ved ar gwez*
*Er-maez en avel oc'h hiboudiñ a vez,*
*Hebiou ar c'horz, hebiou ar broen,*
*Hebiou gwagennoù ar yeot er yeun,*

*A-dreuz ar vorenn a sav gwenn*
*Diouzh noz a bep poull hag a bep lenn !*
*Heuilhit, heuilhit ar stered a bign*
*En neñvoù serzh ha skarin ;*
*Troit pa zeuio gouloù-deiz war an douaroù,*
*War an traezh, war an daradoù,*
*War-du ar C'hreisteiz ! ha war-du ar C'hreisteiz !*
*Klaskit gouloù an heol hag an deiz,*
*Distroit d'ar peurvanoù, distroit d'ar pradoù*
*Ma peur an ejened hag al leueoù !*
*Distroit d'al liorzhoù war ar runioù,*
*Ma kresk ha ma tarev an hugennoù*
*Dindan gouloù an heol, dindan gouloù an deiz !*
*War-du ar C'hreisteiz ! ha war-du ar C'hreisteiz !*
*Gant ar froud herrek teñval diskennit*
*Betek an douaroù a anavit !*

Ar varrikenn diwezhañ e oad o ruilhañ betek an dorioù bremañ ! Dic'hoanag ennañ ha dre ma ne ouie ket petra ober a hent all, ar paourkaezh Bilbo a dapas krog enni hag a voe bountet dreist ar vardell ganti. En dour e kouezhas, plaouf ! en dour du ha sklas gant ar varrikenn dreist e benn.

War-c'horre e teuas en-dro en ur skopitellat hag en ur spegañ er prenn evel ur razh, met daoust d'e holl strivadennoù ne zeuas ket a-benn da bignat warnañ. Bewezh ma klaske e ruilhe an donell hag en e gase dindani adarre. Goullo e oa evit gwir, hag evel ur stouf e neuñvie. Daoust d'e zivskouarn bout leun a zour e c'halle klevet an elfed o kanañ c'hoazh er c'hav a-us. Trumm neuze e kouezhas an dorioù gant trouz bras ha steuziañ a reas o mouezhioù. En ur riboul teñval e oa, o neuñvial en dour sklas, e-unan-penn — rak ne c'haller ket kontañ mignoned zo paket-holl e tonelloù.

Dizale e teuas un takad louet en deñvalijenn

dirazañ. Gwigour ar gloued o vout savet a glevas, ha merzout a reas e oa e-touez ur bochad barrikennoù ha tonelloù a zañse hag a stoke an eil ouzh heben en ur em stardañ da dremen dindan ar wareg a-benn em gavout er stêr zistank. Bec'h en devoe evit mirout a vout friket ha drailhet a-dammoù ; en diwezh avat e voe an engroez tousmac'hus krog d'em fuilhañ ha da horjellat, unan-hag-unan, dindan ar wareg vaen kent mont kuit. Neuze e welas e vije bet didalvez pignat war e varrikenn, zoken mard en devije gellet en ober, rak ne oa tamm lec'h ebet, evit un hobbit zoken, etre laez ar wareg hag an doenn a spluje trumm el lec'h ma oa ar gloued.

Er-maez ez ejont dindan balir skourroù ar gwez war pep glann. Bilbo a glaskas gouzout penaos en em gave ar gorrien, ha daoust ha kalz dour a oa o tont tre en o zonelloù. Lod eus ar re a oa o tañsal en e gichen en deñvalijenn a hañvale bout gwall izel en dour, ha kompren a reas e oa korrien e-barzh ar re-se.

“Gant ma'm bo stardet a-walc'h pep golo !” a soñjas, met dizale e voe re brederiet gantañ e-unan evit kounaat ar gorrien. Dont a rae a-benn da zelc'her e benn e-maez an dour, nemet e oa o krenañ gant ar yenijenn, ha klask a rae gouzout ha mervel a raje diwarni kent na drofe e blanedenn, ha pegeit e vije gouest da zelc'her e grog, ha dav e vije dezhañ klask e chañs ha diskregiñ evit neuñvial betek ar c'hlann.

Treiñ a reas e blanedenn hep dale evit gwir : ar red troidellus a zougas meur a donell betek ul lec'h tost d'ar ribl, hag aze e chomjont ur pennadig sko ouzh ur wriziENN guzh bennak. Neuze e kavas Bilbo an dro da bignat gant tor e varrikenn tra ma

oa honnezh dalc'het difiñv ouzh unan all. Krapat a reas evel ur razh o veuziñ, hag astenn a reas warni evit delc'her e gempouez well-wazh. Yen e oa an avel, met gwelloc'h eget an dour, ha spi en devoa ne gouezhje ket adarre en ur ruilhañ pa loc'hje an tonelloù ur wezh ouzhpenn.

Dizale e voe ar barrikennoù en o frankiz en-dro, ha treiñ-distreiñ a rejont er stêr betek ar red pennañ. Neuze e kavas ken diaes chom peg ha m'en devoa doujet ; met dont a-benn a reas e doare pe zoare, daoust d'e stad bout reuzeudik. Skañv-tre e oa dre chañs, ha mat ha bras e oa e varrikenn, hag ur c'hementad bihan he devoa sammet dre ma ne oa ket didreuzus-kaer. Ne vern, evel klask marc'hegañ dirañjenn ha distleug war ur pone kofek na soñje nemet e ruilhañ er geot e oa an traoù.

En doare-se en diwezh e tegouezhas an ao. Sac'heg en ul lec'h ma teue ar gwez distankoc'h-distankañ tu-ha-tu dezhañ. An oabl disliv a c'halle gwelet etrezo. A-greiz-holl e ledanaas ar stêr deñval, hag eno e kembere gant red pennañ Stêr ar Goadeg a ziskenne a-dizh diouzh dorioù meur ar roue. Bez' e oa ul lennad dour na oa mui disheoliet, ha war he gorre riklus e korolle askedoù torr koumoulennoù ha steredennoù. Neuze e voe ar strollad tonelloù ha barrikennoù skubet gant froud Stêr ar Goadeg betek ribl an norzh, m'he devoa debret un ouf ec'hon. Eno e oa un aod biliek dindan ribloù a valire, ha diouzh tu ar reter e oa bevennet gant moger ur beg-douar roc'h kalet a sanke en dour. An darn vuiañ eus ar barrikennoù a skoas en aod izel, petra bennak ma'z eas un nebeud anezho da stekiñ ouzh ar beg-douar meinek.

Tud a oa o c'hedal war ar c'hlann. Buan e vodjont an holl donelloù war-bouez loc'hennoù hag en o

vountjont er bazennoù, ha goude o c'hontet en o c'henstagjont war-bouez kerdin hag en o lezjont betek tarzh-an-deiz. Paourkaezh korrien ! Bilbo ne oa mui e ker gwazh stad da neuze. Riklañ a-ziwar e donell a reas ha patouilhat betek an douar, hag em silañ betek un nebeud lochennoù a c'halle gwelet tost da ribl an dour. N'en em soñje mui div wezh kent pakañ ur pred hep bout pedet p'en devoe tro, ker pell e oa bet ret dezhañ en ober, ha re vat e ouie bremañ petra e oa bout marnaoniek da vat, ha n'eo ket bout dedennet hepken en un doare seven gant bouedoù lipous un armeler leun-mat. Skleur un tantad en devoa spurmantet ivez a-dreuz ar gwez, ha kement-se en dedennas gant e zilhad roget ha gleb stardet yen ha mouest en-dro dezhañ.

N'eo ket dav kontañ hir deoc'h a-zivout e droioù-kaer en nozvezh-se, p'emaomp bremañ o tostaat da zibenn ar veaj etrezek ar reter hag o vont war-du ar blanedenn diwezhañ ha meurdezusañ, hastañ a rankomp neuze. Evel-just e teuas bravik an traoù gantañ en deroù gant harp e walenn hud, met diskuliet e voe en diwezh dre louc'hoù gleb e gammedoù ha dre ar steudadoù takennoù a leze war e lerc'h e kement lec'h ma'z ae pe ma'z azeze. Ha krog da suc'hellat e oa ivez, hag e lec'h pe lec'h ma klaske kuzhat e veze diskoachet dre darzhadennoù spontus e streviadennoù gwasket. Dizale e voe tousmac'h er gêriadenn war ribl ar stêr ; Bilbo avat a dec'has er goadeg en ur gas gantañ ur choanenn vara hag ur soroc'hellad gwin hag un dorzh kig na oant ket dezhañ. Ret e voe dezhañ tremen ar peurrest eus an nozvezh ker gleb ha ma oa ha pell diouzh pep tantad, met gant ar soroc'hellad e voe sikouret d'ober kement-se, hag evit gwir e kouskas un nebeudig war delioù sec'h, daoust zoken ma oad diwezhat er bloavezh ha ma oa yen anezhi.

Gant ur streviadenn drouzus-tre e tivorfilas. Louet e oa gouloù-deiz end-eeun, hag un talabao drant a oa e-kichen ar stêr. Edod o fardañ ur radell gant ar barrikennoù, ha dizale e vije an elfed vageourion ouzh he sturiañ dre ar stêr betek Kêrlenn. Streviañ a reas Bilbo adarre. Ne oa mui o teverañ, met yen-holl en em gave. Diskenn a reas ker buan ha ma c'hallas e zivhar reut e gas, ha dik e koulz e teuas a-benn da bignat war an dolzennad tonelloù hep bout merzet en turmud. Dre eurvad ne oa heol ebet da neuze evit bannañ skeudoù nec'hus, ha dre eurvad ne strevias mui e-pad ur pennad mat.

Ur c'hreñv a bouezadeg war loc'hennoù a voe. Gwintet ha bountet e voe ar radelloù gant an elfed a oa en o sav en dour izel. Gwigourat ha difretañ a reas ar barrikennoù a oa bremañ kenstaget gwitibunan.

"Ur bounner a samm eo homañ !" a ronkas darn elfed. "Re zon e neuñviont — lod anezho n'int ket goullo tamm ebet. Mar bijent deuet d'ar c'hlann en deiz e vije bet dleet dimp teuler ur sell e-barzh," emezo.

"N'eus ket amzer bremañ !" a huchas sturier ar radell. "Bountit !"

Ha loc'hañ a rejont en diwezh, gorrek da gentañ, betek m'o devije distremenet ar beg-douar roc'hellek ma oa elfed all en o sav evit o diharpañ war-bouez loc'hennoù, ha neuze buanoc'h ha buanoc'h a-feur ma tapent ar red pennañ ha mont kuit pelloc'h-pellañ etrezek al Lenn.

Tec'het e oant diouzh karc'harioù ar roue hag e-maez ar goadeg e oant, met ha bev pe varv e oant, setu a chom da welet.

*Pennad X*

# Un Degemer Kalonek

Splannoc'h ha tommoc'h e teue an deiz seul ma'z aent gant red an dour. Goude ur pennad amzer e reas ar stêr an dro d'ur skoazenn-douar a save serzh war o zu kleiz. Un doare tevenn diabarzh a oa bet kleuziet en he zreid roc'hellek gant saflik ha bourbouilh ar red donañ. Trumm e koazhas ar serzhenn. Sankañ a reas ar glannoù. Da get ez eas ar gwez. Ur gwelva a voe neuze dirak daoulagad Bilbo :

Ec'hon e tigore an douaroù tro-dro dezhañ, leun gant dourioù ar stêr em ranne hag a gantree en ur c'hantad redoù kammigellek, pe a chome a-sav e geunioù ha poulloù brizhellet gant enezennoù ; met ur froud nerzhus a rede c'hoazh en o chreiz. Hag er pelloù, e benn teñval en ur goabrenn roget, e oa trolinenn dispis ar Menez ! Ne c'halled gwelet nag e amezeien dostañ er Biz nag an douaroù tourc'hellet o liamme outañ. En e unan e save hag e selle a-dreuz ar geunioù ouzh ar goadeg. Ar Menez Distro ! A bell ha dre galz troioù-kaer e oa Bilbo deuet d'e welet, ha bremañ ne blije ket dezhañ ar gwel anezhañ tamm ebet.

Dre selaou komzoù ar vageerion ha dre genliammañ an drailhennoù ditouroù a lezent da gouezhañ e verzas dizale peger chañsus e oa ouzh e welet e gwirionez, hag a-bell e vije. Evit d'e vac'hadenn bout bet borodus ha daoust d'e stad displijus (nes komz eus ar paourkaezh korrien a oa dindanañ) e oa bet chañsusoc'h eget na soñje

dezhañ. A-zivout ar monedone a veze dre an dourioù-red e oa ar c'hendivizoù, ha diwar-benn kresk an dreizhidell war ar stêr a-feur ma'z ae an hentoù a gase eus ar Reter da Goadeg an Noz da get pe ma vezent dilezet ; hag a-zivout an tabutoù a veze etre Tud al Lenn hag Elfed ar Goadeg diwar-benn trezalc'h Stêr ar Goadeg ha kempennadur ar glannoù. Kemmoù bras a oa bet en douaroù-se abaoe an deizioù ma oa ar gorrien o chom er Menez, an deizioù-se na chome nemet un hengoun dispis-tre anezho en eñvor an darn vuiañ eus an dud. Nepell a oa zoken o devoa kemmet, hag abaoe ar c'heleier diwezhañ en devoa Gandalf bet diwar o fenn. Dourioù bras ha glaveier puilh o devoa lakaet ar stêrioù a rede war-du ar reter da goeñviñ ; hag ur c'hren-douar pe zaou a oa bet (lod a oa techet d'o zamall d'an aerouant — en ur e zamvenegiñ pergen dre ur mallozh ha dre un hejadenn a raent d'o fenn war-du ar Menez). War bep tu e oa ar geunioù hag an taouarc'hegi o tont ledanoc'h-ledanañ. Da get e oa aet ar gwenodennoù, ha kalz marc'hegerion ha kantreerion ivez, mard o devoa klasket an hentoù kollet evit treuziñ. D'un dibenn arvarus ha dizarempred war lez ar goadeg diouzh tu ar reter e kase bremañ an hent elf a oa bet heuliet gant ar gorrien diwar ali Beorn ; ar stêr nemetken a roe un dro ziriskl da vont eus bevennoù Koadeg an Noz en Norzh betek ar c'hompezennoù disheoliet gant ar Menez em astenne pelloc'h, ha roue Elfed ar Goadeg a ziwalle ar stêr-se.

Gwelet a rit neuze e oa deuet Bilbo en diwezh dre an hent mat nemetañ. Frealzet e vije bet marteze an ao. Sac'heg a oa o skrijañ war an tonelloù mard en devije gouezet o devoa ar c'heleier-se tizhet Gandalf diabell hag e lakaet nec'het-bras, hag e oa-eñ oc'h echuiñ gant e aferioù

all (n'emaint ket en istor-mañ) hag oc'h em brientiñ da zont da glask war-lerc'h strollad Thorin. Ne ouie ket Bilbo kement-se avat.

Kement a ouie e oa e hañvale ar stêr kendelc'her gant he hent da viken, hag e oa marnaoniek, hag e oa ur gwall sifern en e fri, ha ne blije tamm ebet dezhañ an doare ma hañvale ar Menez ober daoulagad du dezhañ hag e c'hourdrouz seul ma tostae. Goude ur pennad evelato e troas ar stêr muioc'h war-du ar su hag e pellaas ar menez adarre, hag en diwezh, diwezhat en deiz, e teuas ar glannoù da vout meinekoc'h, e tastumas ar stêr he holl zourioù kildro en ur red don ha herrek, hag a-dizh ez ejont war-raok.

Da guzh e oa aet an heol pa lammas Stêr ar Goadeg el Lenn Hir goude ur gammdro war-du ar Reter. Ledan e oa he genoù neuze, gant serzhennoù meinek tu-ha-tu dezhañ, berniadoù bili ouzh o zreid. Al Lenn Hir ! Biskoazh n'en devoa Bilbo ijinet e c'hallje ur marezad dour na oa ket ur mor bout ken bras. Ken ec'hon e oa ma hañvale ar glannoù rag-enep bout bihan ha pell, met ken hir e oa ma ne c'halled ket gwelet tamm eus he lost en Norzh, a oa troet war-du ar Menez. Dre ar gartenn hepken e ouie Bilbo penaos e teue ar Stêr-Red, du-hont ma oa steredennoù Karr Arzhur o strinkellikat end-eeun, eus Dale tre el lenn ha penaos e leunie a zourioù don gant harp Stêr ar Goadeg ar pezh a zlee bout bet gwezhall un draoñienn veinek ec'hon ha don. El lost diouzh tu ar su e skuilhe adarre an dourioù daougementet dreist lammoù-dour uhel ha redek kuit a raent a-dizh etrezek douaroù dianav. En aer difiñv an abardaez-noz e c'halled klevet trouz al lammoù-dour evel ur grozadenn diabell.

Nepell diouzh genoù Stêr ar Goadeg e oa ar gêr iskis en devoa klevet an elfed o komz anezhi e

kavioù ar roue. Ne oa ket savet war ar glannoù, daoust ma oa un nebeud lochennoù ha savadurioù eno, e kreizig-kreiz gorread al lenn ne lavaran ket, ha gant ur beg-douar roc'hellek a rae ur bae sioul e oa gwarezet diouzh troenn ar stêr a oa o teredek. Ur pont prenn bras a gase d'al lec'h ma oa ur gêr goad weredek savet war melloù pileroù graet gant gwez eus ar goadeg. Kêr an elfed ne oa ket, kêr an Dud ne lavaran ket, an Dud-se a grede c'hoazh ober o annez amañ e skeud menez diamen an aerouant. Brud a raent c'hoazh diwar an dreizhidell a zeue eus ar Su dre ar stêr veur hag a veze charreet hebiou al lammoù-dour betek o c'hêr ; met en deizioù meur a wezhall, pa oa Dale en Norzh pinvidik ha bleunius, e oa bet bras o chevañs hag o galloud, ha strolladoù listri a veze war an dour, darn anezho leun a aour ha darnoù all leun a vrezelourion hobregonet, ha brezelioù ha kurioù a oa bet na oant bremañ nemet ur vojenn. Pilerioù brein ur gêr all vrasoc'h a c'halled gwelet c'hoazh a-hed ar glannoù pa izelae an dourioù gant ar sec'hor.

Nebeut a gement-se a chome en eñvor an dud avat, petra bennak ma kane c'hoazh lod anezho kanaouennoù kozh a-zivout roueed ar gorrien er Menez, Thror ha Thrain eus gouenn Durin, ha donedigezh an Aerouant ha diskar aotrouien Dale. Lod a gane ivez e tistroje Thror ha Thrain un deiz bennak hag aour a redje a-stêriadoù, dre zorioù ar menez, hag an douar-se en e bezh a vije leun a ganoù nevez hag a c'hoarzhadegoù nevez. Met ar vojenn blijus-se n'he devoa ket gwall vras levezon war o buhez pemdez.

Diouzhtu pa voe ar radell-varrikennoù war wel e loc'has bigi eus pileroù kêr war-bouez roeñvoù,

ha mouezhioù a saludas ar sturierion. Kordennoù a voe stlapet ha roeñvoù sachet neuze, ha dizale e voe ar radell tennet diouzh red Stêr ar Goadeg ha stlejet tro ar skoazenn veinek uhel tre e baeig Kêrlenn. Eno e voe ereet nepell diouzh ar c'hlann e penn ar pont bras. Tud a zeuje dizale eus ar Su da gemer lod barrikennoù, reoù all a leugnjent gant marc'hadourezhioù bet degaset ganto a vije kaset dre ar stêr betek annez Elfed ar Goadeg. Da c'hortoz e voe lezet an tonelloù war neuñv e-keit ha ma'z ae elfed ar radell ha tud ar bigi da festiñ e Kêrlenn.

Souezhet e vijent bet mard o devije gallet gwelet ar pezh a c'hoarvezas war ar c'hlann goude ma oant aet kuit ha ma oa serret skeudoù an noz. Da gentañ-holl e voe diliammet ur varrikenn gant Bilbo ha bountet betek ar c'hlann ha digoret. Klemmvanoù a zeuas eus an diabarzh anezhi, hag ur c'horr reuzeudik-kenañ a ruzas er-maez. Plouz gleb a oa en e varv kailharek ; ker gwiridikaet ha reut, ker bloñset ha bronduet e oa ma c'hallas a-boan sevel ha mont en ur strebotiñ a-dreuz an dour izel da c'hourvez war ar c'hlann en ur glem-michal. Tres gouez ha marnaoniek ur c'hi a vije bet chadennet hag ankouaet en ur c'hondi e-pad ur sizhunvezh a oa warnañ. Thorin e oa, nemet n'ho pije gallet lavaret nemet dre e chadenn aour ha dre liv glas-oabl e gabell, lous ha roget-diroget bremañ, gant he bechenn arc'hant dilufr. Ur pennad amzer a dremenas kent ma teurvezas bout seven zoken e-keñver an hobbit.

"Ac'hanta, ha bev pe varv oc'h ?" a c'houlennas Bilbo gant imor. Marteze en devoa-eñ ankouaet en devoa bet ur pred mat da vihanañ dreist ar gorrien, hag ivez embreg e zivrec'h hag e zivhar, nes komz eus ul lodenn vrasoc'h a aer. "Ha bac'het

emaoc'h c'hoazh, pe digabestr oc'h ? Mar fell deoc'h kaout boued, ha mar fell deoc'h kendelc'her gant ar blanedenn droch-mañ — ho hini eo goude pep tra, ma hini n'eo ket — ez eo gwell deoc'h stlakal ho tivrec'h ha rimiañ ho tivesker ha klask ma skoazellañ evit tennañ ar re all er-maez e-keit ha ma'z eus tro !"

Evel-just e veizas Thorin ar furnez e kement-se, neuze goude un nebeud klemmadennoù ouzhpenn e savas hag e sikouras gant an hobbit kement ha ma c'hallas. Micher ziaes ha displijus o devoe en deñvalijenn o kabouilhat en dour yen da glask pere e oa ar barrikennoù mat. Dre skeiñ en diavaez ha dre c'helver ne zizolojont nemet c'hwec'h korr gouest da respont. Dispaket e voe ar re-se ha sikouret da vont d'an douar ma'z ejont en o c'hoazez pe en o gourvez en ur ronkal ha klem-michal ; ker soubet ha bloñset ha reut e oant ma oa bec'h ganto o kompren e oant divac'het pe o vout anaoudek end-eeun a gement-se.

Dwalin ha Balin a oa daou eus ar re reuzeudikañ, ha didalvez e voe goulenn diganto reiñ harp. Bifur ha Bofur ne oant ket bloñset kement, ha sec'hoc'h e oant, met gourvez a rejont ha nac'hañ ober tra pe dra. Fili ha Kili, evelato, a oa yaouank (evit korrien) hag a oa bet ivez paket kempennoc'h gant kalz a blouz e tonelloù bihanoc'h, a zeuas er-maez en ur vousc'hoarzhin well-wazh, gant ur vloñsadenn pe ziv nemetken hag ur reuted a yeas buan da get.

"Spi 'm eus ne glevin biken c'hwezh avaloù en-dro !" eme Fili. "Leun anezho e oa ma zonell. Peadra da sodiñ eo klevet c'hwezh avaloù dizehan pa c'hellit a-boan fiñval ha pa vezit rivet ha klañv. Gouest e vijen da zebriñ forzh petra er bed ec'hon bremañ diouzhtu, eurvezhioù-pad — aval ebet ne yaje ganin avat !"

Gant sikour c'hredus Fili ha Kili e tizoloas en diwezh Thorin ha Bilbo ar peurrest eus ar strollad ha e zivac'hañ a rejont. Kousket pe semplet e oa ar paourkaezh Bombur tev ; peursoubet e oa Dori, Nori, Ori, Oin ha Gloin, ha hanter vev nemetken e tiskouezent bout ; ret e voe dougen an holl anezho unan-hag-unan hag o lezel dinerzh war an douar.

"Mat ! Setu-ni amañ ! " eme Dhorin. "Ha me 'gred din e rankomp trugarekaat hor steredennoù hag an ao. Sac'heg. Sur on en deus ar gwir da c'hortoz kement-se, petra bennak ma vijen bet plijetoc'h mard en devije gallet prientiñ dimp kletoc'h beaj. Ma — emaomp-holl ouzh ho kroñsañ gourc'hemenn ur wezh ouzhpenn, Ao. Sac'heg. Anaoudegezh dereat a ziskouezimp deoc'h hep mar pa vimp bet maget ha pareet. Petra 'vo graet bremañ, da c'hortoz ?"

"Kêrlenn a ginnigan," eme Vilbo. "Petra all zo amañ ?"

Netra all ne c'halle bout kinniget, evel-just ; en ur lezel ar re all neuze ez eas Thorin ha Fili ha Kili hag an hobbit a-hed ar c'hlann betek ar pont bras. Gwarded a oa er penn anezhañ, met ne oant ket o c'hedal a-zevri, ker pell a oa n'o devoa ket bet gwir abeg d'en ober. Mignoned gant Elfed ar Goadeg e oant, war-bouez un tabut bennak ur wezh an amzer a-zivout gwirioù-treizh ar stêr. Diamen e oa ar pobloù all ; ha lod eus an dud yaouankañ e kêr a anzave fraezh diskrediñ e vije aerouant pe aerouant er menez, ha c'hoarzhin a raent ouzh ar gozhidi hag ar c'homerezed a lavare o devoa e welet o nijal en oabl pa oant yaouank. Dre-se n'eo ket souezh ma vije ar warded oc'h evañ hag o c'hoarzhin e korn an tan en o loc'henn, ha ma ne glevjont ket trouz dispakadeg ar gorrien pe kammedoù ar pevar

anaouder. Sabatuet-naet e voent pa'z eas Thorin Dervskoed tre dre an nor.

"Piv oc'h-c'hwi ha petra 'maoc'h o klask ?" a huchjont en ur lammat war o zreid hag en ur dastornat davit o armoù.

"Thorin ab Thrain ab Thror Roue edan ar Menez !" eme ar c'horr gant ur vouezh kreñv, ha tres ur roue a oa warnañ, daoust d'e zilhad pilhek ha d'e gabell ziroget. Skediñ a rae an aour ouzh e c'houzoug hag e zargreiz ; teñval ha don e oa e zaoulagad. "Distro on. Gwelet Mestr ho kêr a vennan !"

Birvilh spontus a voe neuze. Darn eus ar re sodañ a yeas d'ar red e-maez al lochenn evel pa vijent bet en engortoz a welet ar menez o treiñ da aour en noz hag holl zourioù ar stêr o velenaat kerkent. War-raok ez eas kabiten ar warded.

"Ha piv eo ar re-se ?" a c'houlennas en ur ziskouez Fili, Kili ha Bilbo.

"Mibien merc'h ma zad," a respontas Thorin, "Fili ha Kili eus gouenn Durin, hag an ao. Sac'heg en deus beajet ganimp eus ar Gornaoueg."

"Dilezit ho armoù mar deuit e peoc'h !" eme ar c'habiten.

"N'hon eus hini," eme Dhorin, ha gwir a-walc'h e oa : o c'hontilli a oa bet lamet diouto gant Elfed ar Goadeg, hag ar c'hleze meur Orkrist ivez. Gant Bilbo e oa e gleze berr, kuzhet evel boaz, met ne lavaras netra diwar kement-se. "N'hon eus ket ezhomm eus armoù, p'emaomp o tistreiñ davit hor madoù evel ma oa bet lavaret gwerso. Kasit-ni davet ho mestr !"

"Emañ o festiñ," eme ar c'habiten.

"Digarez ouzhpenn d'hor c'has betek ennañ neuze," a huchas Fili, a oa krog da zihabaskteriñ diwar kement all a gomzoù tonius. "Skuizh-bras

omp ha marnaoniek goude hor beaj hir, ha keneiled klañv hon eus. Hastit bremañ ha paouezomp gant ar gerioù, anez-se en devo ho roue un dra bennak da lavaret deoc'h marteze."

"Deuit da'm heul neuze," eme ar c'habiten, ha gant c'hwec'h den d'o ambroug en ho hentas dre ar pont hag an dorioù betek marc'hallac'h kêr. Hemañ a oa ur c'helc'hiad ec'hon a zour lor gronnet gant ar pileroù uhel ma oa savet an tiez brasañ warno, ha gant kaeoù prenn hir gant kalz pazennoù ha skeulioù a gase da c'horre al lenn. Eus ur sal vras e teue sklêrijenn kalz goulaouennoù ha trouz kalz mouezhioù. Tremen dre he dorioù a rejont ha chom en o sav en ur wilc'hañ er gouloù hag en ur sellet ouzh taolioù hir ur bobl outo.

"Me eo Thorin ab Thrain ab Thror Roue edan ar Menez ! Distro on !" a huchas Thorin gant ur vouezh kreñv diwar treuzoù an nor, kent m'en devije ar c'habiten gellet lavaret ger pe c'her.

An holl a lammas war o zreid. Mestr kêr a savas trumm diwar e gador vras. Hini ebet avat ne voe brasoc'h souezhet eget an elfed vageerion a oa azezet e penn pellañ ar sal. En ur hastañ a-stroll war-du taol ar Mestr e huchent :

"Prizonidi hor roue eo ar re-se, difloupet o deus, korrien gantreerion int, n'int ket bet gouest da lavaret perak e oant deuet tre er goadeg, ha trabaset eo bet hon tud ganto !"

"Ha gwir eo kement-se ?" a c'houlennas ar Mestr. Gwirheñveloc'h a-galz eget distro ar Roue edan ar Menez, mard oa bet biskoazh eus hevelep tudenn, e hañvale kement-se bout hervez e soñj e gwirionez.

"Gwir eo ez on bet harzet e gaou gant roue an Elfed ha bac'het diabeg pa oamp o tistreiñ d'hor bro," a respontas Thorin. "Na potailh na varrenn avat ne

c'hell sparlañ an distro d'ar gêr a oa bet diouganet gwezhall. N'emañ ket ar gêr-mañ e rouantelezh Elfed ar Goadeg ivez. Ouzh Mestr kêr an Dud emaon o komz, naren ouzh bageerion ar roue."

Etre daou soñj e voe ar Mestr neuze, ha sellet a reas ouzh an eil re hag ouzh ar re all tro-ha-tro. Galloudus-kenañ e oa roue an Elfed er c'horn-bro se ha ne felle ket d'ar Mestr e vije tamm enebiezh en e geñver, ha ne oa ket gwall chalet gant ar c'hanaouennoù kozh, dre ma oa troet e spered gant ar c'henwerzh hag ar gwirioù-treizhañ, gant ar c'hargadoù hag an aour, ha d'ar boaz-se e tlee e renk. Disheñvel e oa soñj lod tud all, evelato, ha buan e voe renket an afer heptañ. Evel un tangwall e oa an nevezenti em skignet eus dorioù ar sal dre gêr a-bezh. Tud a oa o huchal e-barzh ar sal hag e-maez dezhi. Treid herrek a virvilhe war ar c'haeoù. Lod tud a grogas da ganañ tammoù kanaouennoù kozh a-zivout distro ar Roue edan ar Menez ; ha pa oa douaren Thror a oa distro na n'eo ket Thror e-unan, ne raent tamm van ebet. Reoù all a dapas ar ganaouenn, ha ruilhañ a reas kreñv hag uhel war al lenn.

*Ar roue edan ar meneziou,*
*Roue ar mein-ben*
*Aotrou war arc'hant ar feunteuniou*
*War e vadoù zo 'vont da ren !*

*Adsavet e vo e gurunenn,*
*Ouzh e delenn kerdin nevez a vo lakaet,*
*En e salioù e vo klevet tregern*
*Heklev aour kanaouennoù hen adkanet.*

*Gwagenniñ a raio ar c'hoadegi war ar meneziou,*
*Hag ar geot dindan an heol flour ;*

*E binvidigezh a skuilho evel feunteunioù*
*Hag ar stêrioù a redo aour.*

*Ar froudoù a redo gant dudi,*
*Al lennoù a skedo hag a zevo,*
*Da get ez aio ar glac'har hag ar velkoni*
*Pa vo Roue ar Menez distro !*

Evel-se e oa o c'han, pe damdost, nemet e oa kalz hiroc'h eget kement-se, ha yudadeg veur a oa koulz ha son telennoù ha biolinoù mesket ganti. Evit gwir e oa kement all a virvilh e kêr en tu-hont da goun ar c'hoshañ tad-kozh. Elfed ar Goadeg o-unan a grogas da vout prederiet-bras ha zoken da vout spontet. Ne ouient ket evel-just penaos e oa tec'het Thorin, ha krog e oant da grediñ en devoa o roue graet ur gwall fazi. Evit a sell ouzh ar Mestr, gwelet a reas ne oa netra d'ober estreget asantiñ d'ar youc'hadeg, evit ar mare da vihanañ, hag estreget ober van da grediñ e oa Thorin ar pezh a lavare bout. Neuze e roas dezhañ e gador vras-eñ hag e lakaas Fili ha Kili en e gichen el lec'hioù a enor. Da Vilbo zoken e voe roet ur gador ouzh an daol vras, ha gwezh ebet en dispac'hadeg ne voe goulennet digantañ pe eus lec'h e teue — e kanouenn ebet ne oa bet graet meneg anezhañ, ha pa vije en doare amsklaerañ.

Dizale da c'houde e voe ar gorrien all degaset e kêr e-touez diskouezadegoù a virvilh sabatuus. An holl anezho a voe mezeget ha maget ha herberc'het ha mignet en doare c'hwekañ ha bastusañ. Ur mell ti a voe roet da Dhorin ha d'e vagad ; bigi ha roeñverion a voe lakaet en o gourc'hemenn ; hag un engroez a dud a chome azezet er-maez o kanañ a-hed an deiz, pe a youc'he bewezh ma tiskoueze korr pe gorr beg e fri hepken.

Kozh e oa lod eus ar c'hanaouennoù ; nevez-flamm e oa lod anezho avat, a gomze gant fiziañs eus marv trumm an aerouant hag eus kargadoù profoù pinvidik o tont dre ar stêr da Gêrlenn. Gant ar Mestr pergen e oa ar-re se levezonet, ha ne oa ket ar gorrien gwall blijet ganto, met laouen-mat e oant e-keit-se ha buan e teujont lart ha kreñv en-dro. Dindan ur sizhunvezh evit gwir e voent pare da vat, gwisket a vezher kaer hervez livioù pep hini, gant o barv kribet ha troc'het kempenn, hag un emzalc'h balc'h. Hervez e neuz hag e gerzhed e hañvale Thorin bout adc'hounezet e rouantelezh end-eeun ha drailhet Smaug a-dammoùigoù munut.

Da c'houde, evel m'en devoa lavaret, e voe kreñvoc'h-kreñvañ bemdez trivliadoù mat ar gorrien e-keñver an hobbit bihan. Ne voe mui a glemmadennoù pe ronkadennoù. D'e yec'hed ez event, palvadoù a roent d'e gein, ha stadig a raent dezhañ ; ar pezh na oa ket dreistezhomm, pa n'em gave ket gwall laouen. N'en devoa ket ankouaet neuz ar Menez, nag ar soñj eus an aerouant, hag ur gwall anoued en devoa war ar marc'had. Tri devezh-pad e voe o streviañ hag o pasaat, ha ne c'hallas ket mont er-maez, ha zoken goude-se e oa e brezegennoù er banvezioù krennet da “Beddozh Doue d'and holl”.

E-keit-se e oa Elfed ar Goadeg savet gant ar stêr en-dro gant o lestradoù, ha birvilh bras a voe e palez ar roue. Biskoazh ne'm eus klevet ar pezh a c'hoarvezas gant penn ar warded ha gant ar mestr-hanafer. Ger ne oa bet lavaret evel-just diwar-benn alc'hwezioù pe donelloù pa oa chomet ar gorrien e Kêrlenn, ha diwall a rae Bilbo da zont diwelus. Me 'gred din evelato e voe divinet hiroc'h eget ma voe gouezet, petra bennak ma chomas hep mar an ao.

Sac'heg un tamm kevrin. Bezet pe vezet, gouzout a rae ar roue neuze a-zivout klask ar gorrien, pe soñjal a rae dezhañ gouzout, ha dezhañ e-unan e lavaras :

"Mat-tre ! Gwelet e vo ! Ne vo teñzor ebet o tistreiñ dre Goadeg an Noz hep ma'm bije ur ger bennak da lavaret en afer. Met krediñ a ra din ez echuo fall an traoù evito-holl, ha gwazh a-se evito !" Eñ bepred ne grede ket e korrien o vrezelekaat hag o lazhañ erevent evel Smaug, ha diskrediñ kenañ a rae un taol-arnod laeroñsi pe un dra bennak damheñvel — ar pezh a ziskouez e oa un elf poellek ha poellekoc'h eget tud kêr, daoust ma ne oa ket ar beurwirionez gantañ, evel ma welimp en diwezh. E spierion a gasas da c'hlannoù al lenn ha ker pell etrezek ar Menez ha ma asantjont mont, ha gortoz a reas.

Goude pemzektez e krogas Thorin da soñjal en dilec'h. E-keit ha ma oa c'hoazh ar birvilh o padout e kêr e oa mat tennañ splet anezhañ evit kaout skoazell. Arabat e oa lezel pep tra da sioulaat gant an amzer. Komz d'ar Mestr ha da izili e guzul a reas neuze, ha lavaret e ranke-eñ hag e strollad mont kuit dizale war-du ar Menez.

Neuze evit ar wezh kentañ e voe ar Mestr souezhet ha spontet un disterdra ; hag eñ klask gouzout hag e gwirionez e oa Thorin un diskennad eus ar roueed hen goude pep tra. Biskoazh n'en devoa soñjet e kredje ar gorrien tostaat da Smaug evit gwir, met krediñ a rae dezhañ e oant touellerion a vije dizoloet abred pe ziwezhat hag argaset. An tu gaou a oa gantañ. Evit gwir e oa Thorin douaren ar Roue edan ar Menez evel-just, ha den ne oar petra e vije ur c'horr gouest d'ober evit kaout e zial pe evit adpiaouañ e vadoù.

Tamm ebet ne oa ar Mestr nec'het ouzh o lezel da vont avat. Kêr e kouste o zrezalc'h, ha gant o

donedigezh e oa an traoù troet da ehanoù hir ha sac'het e oa ar c'henwerzh. "Lezomp-i da vont da drabasiñ Smaug, ha gwelomp petore degemer a raio dezho !", a soñjas. "Sur hep ket a var, A Dhorin ab Thrain ab Thror !" e voe ar pezh a lavaras. "Ret eo deoc'h azgoulenn ho madoù. Deuet eo ar mare, evel ma oa bet lavaret gwerso. Kement skoazell a c'hallimp reiñ a vo deoc'h, ha fiziañs hon eus en ho anaoudegezh-vat p'ho po adc'hounezet ho rouantelezh."

Un deiz neuze, daoust ma oa an diskar-amzer o vont war goshaat, ha ma oa yen an avelioù, ha ma oa an delioù o kouezhañ buan, tri lestr bras a guitaas Kêrlenn, karget gant roeñverion, korrien, an ao. Sac'heg, ha kalz pourvezioù. Kezeg ha poneed a oa bet kaset dre wenodennoù distro da gejañ outo el lec'h a oa bet merket dezho evit an dilestrañ. Ar Mestr hag izili e guzul a gimiadas diouto a-ziwar diri bras an ti-kêr a gase d'al lenn. Tud a ganas war ar c'haeoù ha dre ar prenestroù. Sankañ en dour hag e stlibikat a reas ar roeñvoù gwenn, ha loc'hañ kuit a rejont war a lenn war-du an Norzh evit tennad diwezhañ o beaj hir. Bilbo e oa an den reuzeudik-meurbet nemetañ.

*Pennad XI*

# WAR TREUZOÙ AN NOR

Edan daou zevezh o devoa roeñvet da bignat gant al lenn ha da dremen er Stêr-Red, ha bremañ e c'hellent-holl gwelet ar Menez Distro savet gourdrouzus hag uhel dirazo. Kreñv e oa ar red ha gorrek o zizh. Da zibenn an trede devezh, un nebeud miltirioù a-sav gant ar stêr, e trojont war-du ar c'hlann gleiz pe gornaouegel da zilestrañ. Eno e voent adkavet gant ar c'hezeg gant pourvezioù all ha rikoù ha gant ar poneed a oa bet kaset daveto evit o ampled. Ar pezh a c'halljont a bakjont war ar poneed ha sanailhet dindan un deltenn e voe ar peurrest, met hini eus kêriz ne vennas chom ganto evit an nozvezh zoken ken tost da skeud ar Menez.

"Ne raimp ket bepred kent ma vo deuet ar c'hanoù da wir!" emezo. Aesoc'h e oa krediñ en Aerouant ha diaesoc'h krediñ e Thorin en douaroù gouez-se. Gward ebet ne oa rekis evit o sanailhoù e gwirionez, rak gwastet ha goullo e oa ar vro a-bezh. Dilezet e voent neuze gant o ambrougerion, a yeas kuit buan dre ar stêr ha dre wenodennoù ar c'hlann, daoust d'an noz serriñ end-eeun.

Un nozvezh yen ha digenvez a dremenjont, ha war ziskar ez eas o deltu. Antronoz e loc'hjont adarre. War-dreñv e varc'hege Balin ha Bilbo, pep hini o kas ur pone sammet-pounner en e gichen ; war-hed nebeut war-raok e oa ar re all o tibab un hent gorrek, pa ne oa gwenodenn ebet. War-du ar

gwalarn ez ejont, en ur bellaat a-veskell diouzh ar Stêr-Red, hag en ur dostaat mui-ouzh-mui d'ur mell kentrell eus ar Menez bannet war-du ar su daveto.

Ur veaj arabadus e oa, hag unan didrouz ha kuzh. Ne oa c'hoarzhadenn ebet, na kanaouenn na son telennoù ebet, ha da velkoni bounner e troas al lorc'h hag ar goanagoù o devoa entanet o c'halonoù p'o devoa klevet ar c'hanoù hen war ribl al lenn. Gouzout a ouient e oant o tostaat da zibenn o beaj, hag e c'hallje bout un dibenn euzhus-tre. Hurennek ha gouez e teue ar vro en-dro dezho, daoust dezhi bout bet glas ha brav gwezhall, war a lavaras Thorin dezho. Nebeut a c'heot a oa, ha dizale ne voe na bod na gwezenn, ha skosoù torr ha du nemetken a gomze eus reoù a oa steuziet gwerso. E Drast an Aerouant e oant erru, hag e diskar ar bloavezh e oant erru.

Neoazh e tizhjont troad ar Menez hep kejañ ouzh nep riskl pe nep arouez eus an Aerouant estreget an dismantr en devoa graet tro-dro d'e repu. Teñval ha didrouz e oa ar Menez dirazo, hag uheloc'h c'hoazh a-us dezho. Diouzh tu kornaouegel kentrell vras ar Su, a echue gant un uhelenn anvet Menez ar Brini, e rejont o c'hamp kentañ. Ur gedlec'h kozh a oa bet eno ; ne gredjont ket pignat avat, re ziguzh e oa.

Kent kregiñ da furchal kentrelloù kornaouegel ar Menez davit an nor guzh, a skore o holl c'hoanagoù, e kasas Thorin ur strollad anaouderion da spiañ ar vro diouzh tu ar Su ma oa an Nor-Dal. Balin ha Fili ha Kili a zibabas evit kement-se, ha Bilbo a yeas ganto. Dindan ar serzhennoù louet ha didrouz e kerzhjont betek troad Menez ar Brini. Eno, goude ur pleg ec'hon dreist traoñienn Dale, e

tistroe ar stêr diouzh ar Menez war he hent d'al Lenn, en ur redek gant herr ha trouz. Noazh ha meinek e oa he glann, uhel ha serzh a-us ar froud ; ha dre arvestiñ a-ziwarni dreist ar stêr strizh a eone hag a valibouze e-touez meur a roc'hell e c'halljont gwelet, en draoñienn ec'hon disheoliet gant brec'hioù ar Menez, atredoù louet hen tier, tourioù, ha mogerioù.

"Aze emañ kement a chom eus Dale," eme Valin. "Glas a goadoù e oa tor ar menez, ha pinvidik ha plijus e oa an draoñienn goudoret en he fezh en deiz ma vralle ar c'hleier er gêr-se". Doaniet ha melkonius war un dro e oa e neuz pa oa o lavaret kement-se : unan eus keneiled Thorin e oa bet d'an deiz ma oa deuet an Aerouant.

Ne gredjont ket hediñ ar stêr gwall belloc'h war-du an Nor ; kendelc'her a rejont avat en tu-hont da zibenn kentrell ar Su, betek ma c'halljont spiañ, kuzhet a-dreñv ur roc'h, ha gwelet an digor teñval ha keviek er mell moger serzh etre divrec'h ar Menez. Strinkañ a rae dourioù ar Stêr-Red dioutañ ; ha dioutañ ivez e teue ur vurezh hag ur vogedenn deñval. Netra ne fiñve en drast, war-bouez an aezhenn hag an dour, ha gwezh ha gwezh all ur vran du ha gwall donkus. Trouz an dour meinek e oa an trouz nemetañ, ha gwezh ha gwezh all koagadenn rust ul labous. Kridienniñ a reas Balin.

"Distroomp !" emezañ. "Netra eus nikun ne c'hellomp ober amañ ! Hag al laboused teñval-se ne blijont ket din, neuz spierion ar fall zo ganto."

"Bev eo an aerouant c'hoazh hag er salioù dindan ar Menez emañ neuze — pe grediñ a ra din hervez ar moged," eme an hobbit.

"Kement-se n'eo ket ur brouenn," eme Valin, "daoust ma ne ziskredan ket e lavarit gwir. Ermaez evit ur pennad e c'hell bout avat, pe

c'hourvezet war tor ar menez o c'hedal, ha me 'gred din e vije c'hoazh moged ha burezh o tont er-maez dre an dorioù : leun ag e voged flaerius eo ar salioù diabarzh moarvat."

Gant hevelep soñjezonoù hurennek, heuliet bepred gant ar brini o koagal a-us dezho, e tistrojont d'ar c'hamp a-gammedoù skuizh. E miz Mezheven nemetken e oant bet kouvidi e ti kaer Elrond, ha daoust ma oa an diskar-amzer o ruzañ etrezek ar goañv e hañvale an amzer blijus-se bout bloavezhioù kentoc'h. En o unan e oant en drast risklus hep goanag a skoazell ouzhpenn. E dibenn o beaj e oant, met ker pell ha biskoazh, war a hañvale, diouzh dibenn o c'hlask. Hini anezho n'en devoa miret kalz kalonegezh.

Hogen, iskis eo lavaret, muioc'h a oa gant Bilbo eget gant ar re all. Alies ez ampreste kartenn Thorin da barañ e selloù warni, o prederiañ diwar-benn ar runoù ha kemennad al lizherennoù-loar a oa bet lennet gant Elrond. Eñ eo a lakaas ar gorrien da gregiñ gant ar furchadenn risklus war diribinoù ar Gornaoueg davit an nor guzh. Dilec'hiañ o c'hamp a rejont neuze betek un hir a draoñienn, strishoc'h eget an hini ec'hon er Su ma oa Dorioù ar stêr, ha mogeriet gant izeloc'h kentrelloù eus ar Menez. Div eus ar re-se, distag eno diouzh an dolzenn vrasañ, a skoe war-du ar Gornaoueg gant o c'hribennoù serzh a oa war zinaou bepred betek ar gompezenn. War an tu kornaouegel-mañ e oa nebeutoc'h a roudoù eus treid skraper an aerouant, ha geot a oa evit o foneed. Eus ar c'hamp-se er Gornaoueg, disheoliet a-hed an deiz gant ar serzhenn hag ar voger betek ma veze an heol krog da sankañ diouzh tu ar goadeg, e turkjont a-strolladoù devezh goude

devezh evit klask gwenodennoù da bignat gant tor ar menez. Mard oa reizh ar gartenn e ranke an nor guzh bout en ul lec'h bennak uhel a-us ar serzhenn e penn an draoñienn. Devezh goude devezh e tistroent d'o c'hamp hep bout graet berzh.

En diwezh avat e kavjont a-daol-trumm ar pezh e oant o klask. Fili ha Kili hag an hobbit a oa o tistreiñ un deiz dre an draoñienn hag o poaniañ e-touez ar reier a oa kouezhet er c'horn su anezhi.War-dro kreisteiz, pa oa o krapat a-drek ur mell roc'hell a oa en he sav e-unan evel ur piler, e kejas Bilbo ouzh ar pezh a hañvale bout pazennoù rust o kas d'al laez. Dre o heuliañ gant birvilh, eñ hag ar gorrien a gavas roudoù ur wenodenn strizh, kollet alies, adkavet alies, a gamigelle betek barr ar gribenn su hag o c'hasas en diwezh d'ur balir enkoc'h c'hoazh, a droe war-du an Norzh a-dreuz tu ar Menez. Dre sellet ouzh an traoñ e weljont e oant e laez ar serzhenn e penn an draoñienn, hag o parañ o selloù war o c'hamp dezho izeloc'h. Didrouz, en ur spegañ er voger veinek diouzh o zu dehoù, ez ejont war-raok ouzh heul a-hed ar balir, betek ma tigoras ar voger ha ma trojont tre en ur gognellig gronnet a vogerioù serzh, leurennet a c'heot, sioul ha didrouz. An enkerzh anezhi o devoa kavet ne c'halled ket gwelet eus an traoñ abalamour da valir ar serzhenn, nag eus pelloc'h abalamour ma oa ker bihan ma tiskoueze bout ur faout teñval ha netra ouzhpenn. Ne oa ket ur vougev ha digor e oa d'an amzer ; met en tu diarbarzh dezhi e save ur voger gompez e oa an tu izelañ anezhi, tost d'an douar, kel lenkr hag eeun ha labour ur mañsoner, hep ma vije gwelet junt pe aeradenn enni avat.

Ne oa roud ebet eno a bost pe c'hourin pe dreuz, na roud ebet a sparl, a vorailh pe a doull-alc'hwez ;

ne ziskredent ket koulskoude bout kavet an nor en diwezh.

Skeiñ ganti a rejont, he hortañ hag he bountañ, he aspediñ da fichal, tammoù lavarennoù hud da zigeriñ a zistagjont, ha netra ne fiñvas. En diwezh, faezh an tamm anezho, e tiskuizhjont war ar geot ouzh an troad anezhi, ha neuze d'abardaez-noz e krogjont gant o diskenn hir.

Birvilh a voe er c'hamp en nozvezh-se. Da veure en em brientjont da zilojañ adarre. Bofur ha Bombur hepken a voe lezet war-dreñv da ziwall ar poneed hag ar pourvezioù o devoa degaset ganto eus ar stêr. Ar re all a ziskennas gant an draoñienn hag a bignas gant ar wenodenn nevez-kavet, ha neuze betek ar balir enk. Samm pe bakad ebet ne c'hallent dougen a-hed hennezh, ker strizh ha mezevellus ma oa, gant un islonk a gant hanter-kant troatad en o c'hichen betek ar reier lemm a oa en traoñ ; gant pep hini anezho avat e oa ur roll mat a fard stardet en-dro d'e zargreiz, ha didru-builh neuze e tizhjont ar gognellig c'heotek en diwezh.

O zrede kamp a savjont eno, o wintal eus an traoñ dre o c'herdin ar pezh a ziouerent. Dre an hevelep hent e c'hallent a-wezhioù diskenn unan eus ar gorrien oberiantañ, evel Kili, da eskemmañ ar c'heleier a oa pe da gemer un dro-c'hed en traoñ, tra ma oa Bofur gwintet betek ar c'hamp uhelañ. Bombur a nac'has pignat dre ar gordenn pe dre ar wenodenn.

"Re dev on-me evit hevelep hentoù-kelion," emezañ. "Mezevelliñ a rajen ha kerzhet war ma barv, ha trizek e vije ac'hanoc'h goude-se adarre. Ha re voan eo ar c'hordennoù skoulmek evit ma fouez." Kement-se ne oa ket gwir, dre eurvad evitañ, evel ma welot.

E-keit-se ez eas lod anezho da ergerzhet ar balir en tu-hont d'an digor hag e kavjont ur wenodenn a gase uheloc'h-uhelañ war ar menez ; ne gredjont ket avat kantren gwall bell dre aze, ha ne oa ket ezhomm bras d'en ober. An didrouz a oa o ren du-se, labous ebet pe drouz ebet ouzh e derriñ war-bouez hini an avel e faoutoù ar vein. A vouezh izel e komzent, hep hopal pe ganañ gwezh ebet, rak riskl a oa e gor e pep roc'hell. Ne voe ket graet muioc'h a verzh gant ar re all a oa a-zevri oc'h ober war-dro kevrin an nor. Re a vall a oa warno evit ma tamantjent ouzh ar runoù pe al lizherennoù-loar, met dizehan e klaskjont dizoleiñ al lec'h resis ma oa an nor kuzhet e dremm lenkr ar roc'h. Pigelloù ha binvioù a bep doare a oa bet degaset ganto eus Kêrlenn, ha da gentañ e klaskjont ober gant ar re-se. Met tarzhañ a reas an troadoù ha gwall deukiñ ouzh o brec'hioù pa skojont ouzh ar maen, ha terriñ pe weañ evel plom a reas ar pennoù dir. Fraezh e weljont ne dalve ket troioù-micher ar vengleuzierion enep d'an hud en devoa prennet an nor-se ; ha spontet e voent, ivez, gant heklev an trouz.

Bilbo e kave dezhañ e oa digenvez hag arabadus chom azezet war an treuzoù — ne oa treuzoù ebet, evel-just, e gwirionez, met boas e oant d'ober "an treuzoù" diouzh ar gorreadig geot a oa etre ar voger hag an digor, e koun gerioù Bilbo e-kerzh an emvod dic'hortoz en e doull-hobbit, p'en devoa lavaret e c'halljent chom azezet war an treuzoù betek ma soñjjent en un dra bennak. Hag azezañ ha soñjal a rejont, pe gantren diamkan en ardremez, ha teñvaloc'h-teñvalañ e teuas o fennoù.

Uhelaet un tamm e oa bet o deltu gant dizoloadenn ar wenodenn, met en o heuzoù e oa sanket neuze ; ha koulskoude ne vennent ket

diskregiñ ha mont kuit. Ne oa mui an hobbit gwall skedusoc'h eget ar gorrien. Ne rae tra estreget azezañ, e gein harp ouzh ar voger veinek ha parañ e selloù war-du ar gornaoueg a-dreuz an digor, dreist ar serzhenn, dreist an douaroù ec'hon betek moger zu Koadeg an Noz, hag etrezek an diabell pelloc'h, ma c'halle a-wezhioù tapout alberzioù eus ar Menezioù Latarek bihan ha diamen. Pa c'houlenne ar gorrien petra e oa oc'h ober e responte :

"Lavaret ho poa e vije ma labour azezañ war an treuzoù ha soñjal, nes komz eus mont tre, neuze emaon azezet hag o soñjal." Aon am eus avat ne oa ket gwall brederiet gant al labour, gant ar pezh a oa er pelloù glas ne lavaran ket, Tirioù sioul ar Gornaoueg hag ar Run hag e doull-hobbit dindani.

Ur pikol maen louet a oa e-kreiz ar geot ha gant malañjer e selle outañ pe ouzh ar melloù maligorned. War a hañvale e plije ar gognell c'hronnet dezho, gant he mogerioù mein fresk, ha kalz anezho a oa, bras-bras o ment, o ruzañ gorrek ha gludek a-hed he kostezioù.

"Warc'hoazh e krogo sizhunvezh diwezhañ an diskar-amzer," a lavaras Thorin un deiz.

"Hag ar goañv a zeu goude an diskar-amzer," eme Vifur.

"Hag ar bloaz nevez goude-se," eme Zwalin, "ha kreskiñ a raio hor barv betek divilhañ a-hed ar serzhenn tre betek an draoñienn kent ma c'hoarvezje tra pe dra amañ. Petra emañ hor c'hwiblaer oc'h ober evidomp ? Pa'z eus ur walenn diwelus gantañ, ha pa rankje gouzout mat-tre ober ganti bremañ, ez on krog da grediñ e vije dav dezhañ tremen dre an Nor-Dal da spiañ an traoù un tammig !"

Bilbo a glevas kement-se — war ar roc'hell dik a-us ar gognell ma oa-eñ azezet e oa ar gorrien —

ha "Ma Doue!" a soñjas, "setu neuze ar pezh emaint krog da soñjal, neketa? Atav e vez d'ar paourkaezhig ac'hanon o zennañ diouzh o enkadennoù, da vihanañ abaoe ma'z eo an hudour aet kuit. Petra emaon-me o vont d'ober? Dleet e oa din gouzout e c'hoarvezje un dra bennak euzhus ganin en diwezh. Ne soñj ket din e vijen gouest da c'houzañv ar gwel eus traoñienn reuzeudik Dale en-dro, nag eus an nor zivogedus-hont!"

Reuzeudik e voe en nozvezh-se, hag a-boan ma kouskas. Antronoz ez eas an holl gorrien kuit da gantren war meur a du; lod a oa oc'h embregiñ ar poneed en traoñ, lod all a oa o kantren war tor ar menez. A-hed an deiz e chomas Bilbo en e c'hoazez er gognell c'heotek da barañ e selloù war ar maen, pe etrezek ar gornaoueg dre an digor strizh. Ur santad iskis a oa ennañ, evel pa vije o c'hortoz un dra bennak. "Marteze e tistroio an hudour a-daoltrumm hiziv," a soñjas.

Pa save e benn e c'halle spurmantañ ar goadeg ziamen. A-feur ma troe an heol war-du ar gornaoueg e voe ur skleurenn velen war he zoenn lark, evel pa vije ar gouloù o tapout an delioù disliv diwezhañ. Dizale e welas boul velen-ruz an heol o sankañ war-du live e zaoulagad. Mont a reas dagaout an digor hag aze, disliv ha dispis, e oa ul loar nevez danav a-us bevenn an Douar.

Dres d'an ampoent e klevas ur strak a-dreñv dezhañ. War ar maen louet er geot e oa ur mell pikol borzevelleg, tost ken du ha glaou, e vruched melen-splann brizhellet a bikoù teñval. Strak! Ur maligorn en devoa tapet, hag ouzh e skeiñ war ar maen e oa. Strak! Strak!

Kompren a reas Bilbo a-greiz-holl. Aet pep riskl diwar e spered ez eas en e sav war ar balir hag e tehopas d'ar gorrien en ur huchal hag en ur wignal

gant e zivrec'h. Ar re dostañ anezho a zeuas en ur strebotiñ war ar reier ha ker buan ma c'hallent a-hed ar balir betek ennañ, en ur glask gouzout petra an diaoul a oa c'hoarvezet ; ar re all a huchas evit bout gwintet gant ar c'hordennoù (war-bouez Bombur, evel-just : o kousket e oa).

Buan e tisplegas Bilbo. Tevel a reas an holl : an hobbit en e sav e-kichen ar maen louet, hag ar gorrien o barv horjellus o sellet pizh, hiraezh enno. Izeloc'h-izelañ e tiskennas an heol, ha da get ez eas o goanag. Sankañ en ur gourizad koabrennoù ruziet a reas, ha mont diwar wel. Klemmichal a reas ar gorrien, met en e sav e oa Bilbo c'hoazh, hogos difiñv. O tiskenn da-gaout an dremmwel e oa al loarig. O serriñ e oa an noz. A-greiz-holl neuze, pa oa o goanag en e izelañ, e strinkas ur bann heol ruz evel ur biz dre ur freg er c'hoabr. Ur skin gouloù a zeuas eeun dre an digor tre er gognell hag a gouezhas war dremm lenkr ar vri. Ar borzevelleg kozh, a oa bet o sellet a-ziwar ur c'hlud uhel gant nozelennoùigoù du e zaoulagad, e benn stouet diouzh un tu, a laoskas ur fringolenn drumm. Ur strakadenn dre-gernus a voe. Ur skantenn vaen a zistagas diouzh ar voger hag a gouezhas. Un toull a zeuas trumm war wel war-dro tri zroatad a-us an douar.

Prim e tilammas ar gorrien war ar roc'h, kren enno gant aon na steuzje ar chañs, hag e vountjont — en aner.

"An alc'hwez ! An alc'hwez !" a huchas Bilbo. "Pelec'h emañ Thorin ?"

Buan e teredas Thorin.

"An alc'hwez !" a yudas Bilbo. "An alc'hwez a glote gant ar gartenn ! Arnodit-eñ bremañ pa chom amzer c'hoazh !"

Mont war-raok a reas Thorin neuze ha tennañ an alc'hwez ouzh e chadenn a-dro d'e c'houzoug. En

toull en e lakaas. Klotañ a rae ha treiñ a reas! Klêk! Ar skin a steuzias, an heol a sankas, al loar a yeas kuit, hag an noz a serras en oabl.

An holl anezho a vountas neuze, ha goustadik e tigoras un tamm eus ar voger vaen. Faoutoù hir hag eeun a zeuas war wel hag a ledanaas. Un nor pemp troatad uhelder ha tri ledander dezhi a voe treset, ha goustadik,didrouz-kaer, e tigoras war-du an diabarzh. Lavaret e vije bet e oa an duder o skuilhañ er-maez evel ur vogedenn o tont eus an toull e tor ar menez, hag un duder stank ma ne oa netra hewel a voe dirak o daoulagad, ur genoù digor-frank a gase d'an diabarzh ha d'an traoñ.

*Pennad XII*

# DITOUROÙ DIABARZH

Pell e chomas ar gorrien da arguziñ en o sav en duder dirak an nor, betek ma komzas Thorin en diwezh :

"Bremañ eo deuet ar poent evit hon ao. Sac'heg prizet, en deus diskouezet anat ez eus anezhañ ur c'havandad mat e-pad hon hir a veaj, hag un hobbit leun a galonegezh hag a zanvez zo pell en tu-hont d'e vent ha, mar gallan lavaret, chañs dezhañ pell en tu-hont d'al lod boutin — bremañ eo deuet ar poent evitañ da seveniñ ar gefridi ma oa bet entoueziet en hor Bagad eviti ; bremañ eo deuet ar poent evitañ da c'hounez e C'hopr."

Boas oc'h ouzh doare-prezeg Thorin en degouezhioù pouezus, neuze ne roin ket muioc'h anezhañ deoc'h, petra bennak ma kendalc'has un tamm mat hiroc'h eget kement-se. Un degouezh pouezus e oa sur-mat, met dihabask en em gave Bilbo. Boas-mat e oa ouzh Thorin ivez da neuze, ha gouzout a rae pe da bal e venne kas.

"Mar fell deoc'h lavaret e kav deoc'h ez eo ma labour-me mont da gentañ tre en tremen kuzh, A Dhorin ab Thrain Dervskoed, ra gresko ho parv hiroc'h da viken," emezañ gant brouez, "lavarit diouzhtu ha mat pell zo ! Nac'hañ a c'halljen ober. Ho tennet em eus a ziv enkadenn c'hoazh, na oant ket er marc'had orin na pell alese, neuze e tellezan, da'm soñj, un tamm gopr end-eeun. Met 'an trede gwezh a bae evit pep tra' evel ma lavare ma zad,

hag evit abeg pe abeg ne soñj ket din e nac'hin. Marteze ez on krog da fiziout em chañs muioc'h eget na oan boas d'ober en devezhioù hen" — da lavaret eo en nevez-amzer diwezhañ, a-raok dezhañ kuitaat e di, ar pezh a hañvale bout kantvedoù kent avat — "met koulskoude e soñj din ez in da deuler ur sell diouzhtu ha disoc'h. Piv a zeuio ganin neuze ?"

Ne oa ket en engortoz ag ur bagad emouestlidi, ne voe ket kerseet neuze. Fili ha Kili a ziskoueze bout diaes hag a chome en o sav war ur c'har, met ar re all ne rejont tamm asvan a ginnig — war-bouez Balin gozh, ar gedour, a oa kentoc'h douget d'an hobbit. Lavaret a reas ez aje tre da vihanañ, ha marteze ez aje pelloc'hik ivez, prest ma vije da choual o buhez mar bije ret.

Ar pep muiañ a c'haller lavaret evit ar gorrien eo kement-mañ : mennet e oant ez-wir da c'hoprañ Bilbo gant largentez evit e servijoù ; d'ober ur gwall labour e oa bet degaset ganto, ha tuig-ha-talig e oa dezho er graje ar paourkaezh denig mar felle dezhañ en ober ; o seizh gwellañ o devije graet avat evit e dennañ eus pep enkadenn, mar c'hoarvezje gantañ bout enket, evel m'o devoa graet da-geñver abadenn an trolled e deroù o zroioù-kaer kent m'o devije abeg pe abeg da vout anaoudek outañ. Evel-se emañ an traoù : ar gorrien n'int ket harozed, kompoderion enno ur mennozh uhel eus talvoudegezh an arc'hant ne lavaran ket ; lod anezho zo korvigellus ha disleal hag ibilien fallakr a-walc'h ; lod n'int ket, tud dereat int evel Thorin & Bagad, mar ne vez ket falvezet re diganto.

Ar stered a oa o tont er-maez adrekañ en un oabl disliv barennet a zu p'em silas an hobbit dre an nor

strobinellet ha pa'z eas dre guzh tre er Menez. Aesoc'h a-galz e oa an tremen eget ma oa bet en engortoz anezhi. Ne oa tamm ebet un enkerzh e doare ar gobilined, nag ur vougev rust evel re elfed ar goadeg. Un tremen graet gant korrien e barr o finvidigezh hag o ampartiz e oa : eeun evel un tenn, lenkr e leur hag e vogerioù, o kas gant ur pouez-traoñ ingal war-eeun — d'un dibenn bennak diamen en deñvalijenn izeloc'h.

Goude ur pennadig e hetas Balin "Chañs vat !" da Vilbo hag e chomas a-sav el lec'h ma c'halle c'hoazh gwelet trolinenn dispis an nor, ha dre c'hoari an heklevioù er riboul klevet sarac'h mouezhioù ar re all a hiboude tre en tu all d'an nor. Gwiskañ e walenn a reas an hobbit neuze, hag aliet gant an heklevioù da ziwall muioc'h eget un hobbit diouzh pep trouz e krogas da ziskenn, da ziskenn, da ziskenn didrouz en deñvalijenn. O krenañ gant ar spont e oa, met diflach ha rust e oa e zremmig. Un hobbit disheñvel diouzh an hini a oa redet kuit hep frilien eus Toull-Sac'h gwerso e oa end-eeun. Pell-bras a oa ne oa mui frilien gantañ en e chakod. Distardañ e goustilh en e c'houin a reas, stardañ e c'houriz, ha kendelc'her da vont.

"Emaout ganti bremañ, en diwezh, Bilbo Sac'heg," emezañ d'e roched. "Aet e oas da sankañ da droad enni en noz-se ma oa bet an emvod, ha bremañ e rankez e dennañ ha paeañ evit kement-se ! Gwa me, pebezh leue on bet hag ez on !" eme ar gwanañ tu Touk a oa ennañ. "Ne'm eus dober ebet a deñzorioù diwallet gant un aerouant, ha pep tra a c'hallje chom amañ da viken, mar galljen dihuniñ ha gwelet n'eo ar riboul daonet-mañ nemet ma raksal-me er gêr !"

Dihuniñ ne reas ket evel-just, kendelc'her da vont ha da vont c'hoazh ne lavaran ket, betek ma voe kement arouez eus an nor adrekañ aet da get. E-unan-penn e oa. Dizale e kavas dezhañ e kroge da vout tomm anezhi. "Hag un doare ruzell eo a hañval din bout o tont rag-eeun dirazon ahont ?" a soñjas.

Hag e oa. Kreskiñ ha kreskiñ a reas seul vui ma'z ae war-raok, betek ma ne voe mar ebet war he divoud. Gouloù ruz e oa, a zeue rusoc'h-rusañ. Ha diarvar ivez e oa tomm anezhi er riboul. Troellennoù burezh a neuñvie er vann hag hebiou dezhañ ha krog e voe da c'hweziñ. Un trouz, ivez, a grogas da dalmiñ en e zivskouarn, un doare bouilh par da hini ur mell kaoteriad o virviñ war an tan, mesket gant ur c'hroz heñvel ouzh rouzmouz un targazh divent. En ur greskiñ e troas da vourbouilh diarvarus ur pezh mell loen bennak o roc'hal dre e gousk du-hont er skleurenn ruz a-dal dezhañ.

Chom a-sav a reas Bilbo d'an ampoent. Kalonekañ tra a reas biskoazh e voe mont war-raok adalek al lec'h-se. Tost da netra e voe an traoù braouac'hus a c'hoarvezas goude-se e-keñver kement-se. En e unan e kasas an emgann gwirion en-dro, er riboul, kent bout gwelet biskoazh ar riskl bras a oa o c'hortoz en traoñ. Bezet pe vezet, kendelc'her gant e hent a reas goude un ehan berr ; ha gallout a rit e ijinañ oc'h em gavout gant dibenn ar riboul, un digor damheñvel e vent hag e stumm ouzh re an nor a-us. Drezañ e taolas penn bihan an hobbit ur sell a-guzh. Dirazañ emañ donañ kav pe garc'har danzouar korrien an henamzer, e kreizig-kreiz ar Menez. Hogos du eo, neuze ne c'haller nemet divinout e ec'honder, met ur ruzell vras a sav diouzh tu tostañ al leur vaen. Ruzell Smaug !

Aze e oa-eñ en e c'hourvez, ur pikol aerouant ruz-aour, kousket-mik ; rakadennoù a zeue eus e javedoù hag eus e fronelloù, ha troellennoù moged, met izel e oa e danioù en e hun. Dindanañ, dindan e holl izili hag e vell lost punet, ha tro-dro dezhañ, strewet e pep lec'h war al leur ziwelus, e oa bernioù diniver a draoù prizius, aour aozet ha diaoz, mein prizius ha bravigoù, hag arc'hant livet e ruz er gouloù flammus.

En e c'hourvez e oa Smaug, gant e zivaskell pleget evel ul logodenn-dall zivent, hanter droet war ur c'hostez, en doare ma c'halle an hobbit gwelet an dan anezhañ hag e gof hir disliv enskantet a vein prizius hag a dammoù aour diwar e hir a ziskuizh war e wele koustus. A-dreñv dezhañ el lec'h ma oa ar mogerioù an tostañ e c'halled spurmantiñ jakounoù, tokarnoù ha bouc'hili, klezeoù ha goafioù a-ispilh ; hag eno e oa renkennadoù melloù podoù ha listri leun a binvidigezhioù dibriz.

Ne dalv netra lavaret e voe Bilbo berranalet. N'eus mui ger ebet evit taolenniñ e sebez, abaoe m'o deus an Dud kemmet ar yezh o devoa desket digant an elfed en deizioù ma veze marzhus.ar bed a-bezh. Bilbo en devoa klevet komz ha kanañ a-zivout pourvezioù erevent c'hoazh, met biskoazh ne oa degouezhet dezhañ kened, pompad ha sked hevelep teñzor. Leun ha piket e voe e galon gant ar boem, ha gant c'hoantegezh ar gorrien ; ha difiñv e chomas da arvestiñ, tost ankouaet ar gward spontus gantañ, ouzh an aour dibriz ha diniver.

E-pad ur pennad a hañvale bout ur c'hantved ez arvestas, a-raok dezhañ rampañ, hogos desachet en desped d'e youl, er-maez eus skeud an nor hag a-dreuz al leur betek bevenn dostañ bernioù an

teñzor. A-us dezhañ e oa an aerouant kousket en e c'hourvez, anezhañ ur gourdrouz hurennek dre e gousk zoken. Tapout krog a reas en ur mell kib div zourgenn dezhi, enni kement a bouez ha ma c'halle dougen, ha teuler ur sell aonik war-du al laez. Smaug a fiñvas un askell, a zigoras ur skilf, kemmañ ton a reas e roc'hadennoù.

Skarañ kuit a reas Bilbo neuze. An aerouant ne zivorfilas ket avat — ne reas ket c'hoazh — nemet e sankas e hunvreoù all a skloufoni hag a feulster, astennet aze en e gav laeret, tra ma oa an hobbit bihan o tistreiñ bec'h warnañ dre ar riboul hir. O talmiñ e oa e galon ha terzhiennekoc'h e krene e zivhar eget m'o devoa graet pa oa o tiskenn, met delc'her krog er gib a rae c'hoazh, hag e soñjezon pennañ e oa : "Setu graet ganin ! Kement-se a ziskouezo dezho. Neuz un ispiser kentoc'h eget hini ur c'hwiblaer, e gwirionez ! Ac'hanta, ne glevimp mui an diskan-se."

Ha ne reas ket. Leun a levenez e voe Balin pa welas an hobbit en-dro, ha ken dudiet ha ma oa souezhet. Dibradañ Bilbo a reas, hag e gas gantañ er-maez betek an avel. Hanternoz e oa, ha koumoul a oa deuet da c'holeiñ ar stered, met astennet e chomas Bilbo, serret e zaoulagad, berr e anal ha plijadur ennañ gant santad an aer sin en-dro ; a-boan ma taole pled ouzh birvilh ar gorrien, pe ouzh an doare ma raent stad dezhañ ha ma roent palvadoù d'e gein ha m'em lakaent, i hag o holl ziegezhioù a rummad da rummad en dazont, en e c'hourc'hemenn.

Ar gorrien o oa c'hoazh o tremen ar gib a zorn da zorn hag o komz gant trugar a-zivout adc'hounidigezh o zeñzor, pa savas trumm ur mell krozadenn er menez dindano, evel p'en devije ur

menez-tan kozh divizet adkregiñ gant e zislonkadennoù ur wezh c'hoazh. Damserr e oa an nor a-dreñv dezho, hag ur maen a vire outi a glozañ, met dre ar riboul hir e pigne eus pell ha don hekleviiou braouac'hus blejadennoù ha tripadennoù a lakae an douar da grenañ dindano.

Ankouaat o levenez ha brabañsoù leun a fiziañs ar frapadig kent a reas ar gorrien neuze, ha krizañ gant ar spont. Smaug a oa da vout lakaet e pennkont c'hoazh. Arabat eo lezel un aerouant bev e-maez ho kompod, mar bevit en e gichen. N'o devez ket an erevent gwall galz a dra d'ober gant o holl binvidigezhioù, met ar c'hementad anezho a anavont war-bouez un oñsad peurliesañ, deist-holl p'en o fiaouont gwerso ; ha Smaug ne dorre ket ar reolenn. Tremenet e oa eus un hunvre ziaes (ma oa ur brezelour, dister e vent met armet gant ur c'hleze kriz hag ur galonegezh divent, o c'hoari en un doare displijus-kenañ) d'ur mored, hag eus ar mored d'an dihun frank. Un iskis a doufad aer a oa en e gav. Hag ur red-avel a vije o tont eus an toullig-se ? Biskoazh ne oa bet gwall laouen ouzh e welet aze, daoust dezhañ bout ker bihan, ha bremañ e oa o teuler selloù fuloret outañ gant disfiz hag o klask gouzout perak n'en devoa biskoazh e stanket. Nevez a oa e oa bet kredet dezhañ klevet an heklev gwan eus trouz taolioù o tont eus pell a-us dezhañ dre an toullig tre betek e repu. Fiñval a reas hag astenn e c'houzoug da c'hwesha. Neuze e verzas e fazie ar gib !

Laeron ! Tan ! Muntr ! Biskoazh ne oa hevelep darvoud c'hoarvezet abaoe ma oa deuet d'ar Menez ! Ne c'haller ket deskrivañ e gounnar — an doare kounnar-se na weler nemet pa vez kollet trumm gant pinvidien o devez muioc'h eget ma c'hellont kerziñ un dra o deus piaouet pell hep e

arverañ pe e c'hoantaat biskoazh diagent. Dislonkañ e dan a reas, mogediñ ar sal, hejañ gwrizioù ar Menez. En aner e stokas e benn ouzh an toullig ha neuze, en ur roltañ hed e gorf hag en ur yudal evel kurun danzouar, ez eas a-herr eus e repu don betek an nor vras anezhañ, e tremenas dre riboulioù divent palez ar menez hag e pignas war-du an Nor-Dal.

Hemolc'hiñ dre ar menez a-bezh betek tapout al laer ha bout e zrailhet ha friket e oa e vennozh nemetañ. Er-maez an Nor e teuas, an dourioù a bignas en ur vurezh ferv ha c'hwibanus, evel dre vir e savas flammus en aer ha war laez ar menez e pradas en ur strinkadenn flammennoù gwer ha skarlek. Ar gorrien a glevas safar euzhus e nijadenn, ha tamolodiñ a rejont ouzh mogerioù al leurenn c'heotek en ur souzañ a-drek melloù reier, spi enno da ziflipat diouzh selloù spontus an aerouant hemolc'her.

Lazhet e vijent bet eno paneve Bilbo ur wezh c'hoazh. "Buan ! Buan !" a huchas, berr warnañ. "An nor ! Ar riboul ! Didalvez eo chom amañ !"

Atizet gant ar gerioù-se e oant darev d'em silañ er riboul pa c'harmas Bifur : "Ma c'hendirvi ! Bombur ha Bofur — ankouaet int bet ganimp, aze en draoñienn emaint !"

"Drouklazhet e vint, hag hon holl boneed ivez, ha kollet e vo hon holl bourvezioù," a geinas ar re all. "Divarrek omp."

"Diotachoù !" eme Dhorin, adkavet e vri gantañ. "O dilezel ne c'hellomp ket ober. Kit e-barzh, Ao. Sac'heg ha Balin, ha c'hwi ho-taou ivez Fili ha Kili… ne dapo ket an aerouant an holl ac'hanomp. Bremañ, c'hwi aze, pelec'h emañ ar c'hordennoù ? Hastit afo !"

Marteze e voe ar re-se ar gwashañ mareoù o devoa bevet betek-henn. Tregerniñ en diazennoù

roc'hek pell a-us dezho a rae trouzioù euzhus kounnar Smaug ; forzh pe da vare e c'hallje-eñ diskenn flammus pe droidellañ hag o c'havout aze, tost da vevenn risklus an islonk o sachañ evel diskianted war ar c'hordennoù. Pignat a reas Bofur, ha mat e voe pep tra c'hoazh. Pignat a reas Bombur, berr ha bec'h warnañ tra ma wigoure ar c'hordennoù, ha mat e voe pep tra c'hoazh. Binvioù ha pakadoù pourvezioù a bignas, ha neuze e voe ar riskl warno.

Ur fraoñv a voe klevet. Ur sklêrijenn ruz a dizhas begoù ar reier sonn. An aerouant a zeuas.

A-vec'h m'o devoe amzer da dec'hel da-gaout ar riboul, en ur gas ha degas o fakadoù, pa zeuas Smaug d'ar red-tan eus an Norzh, en ur lipat tor ar menez gant flammennoù hag en ur flapañ e bikol divaskell gant yud un avel dirollet. E anal verv a grazas ar geot dirak an nor, hag a yeas tre er faout o devoa lezet hag o suilhas en o c'huzhiadell. Flammennoù horjellus a lammas ha skeudoù du ar reier a zañsas. Teñval e voe anezhi neuze pa bellaas en-dro. C'hwirinat gant ar spont a reas ar poneed, terriñ o nask ha tec'hel d'ar pimperlamm. An aerouant a zevalas hag a droas d'o c'has, hag a yeas diwar wel.

"Setu a raio o stal d'hol loened keizh!" eme Dhorin. "Netra ne c'hell diflipat diouzh Smaug ur wezh ma vez gwelet gantañ. Amañ emaomp hag amañ e rankimp chom, nemet e fellje da unan bennak kerzhet a-hed an hir a viltirioù digor betek ar stêr en-dro gant Smaug o c'hedal !"

Ne oa ket ur soñj plijus ! Diskenn pelloc'h er riboul a rejont, hag aze e chomjont, kridiennoù enno daoust d'ar wrez ha d'an amaer, betek ma teuas tarzh disliv an deiz dre faout an nor. Bep ar mare en nozvezh e c'hallent klevet kroz an

aerouant war nij o kreskiñ kent tremen hebiou ha steuziañ, e-pad ma oa o hemolc'hiñ tro-ha-tro d'ar menez.

Dre ar poneed ha dre roudoù ar c'hamp en devoa dizoloet e tivinas e oa deuet tud eus ar stêr hag al lenn, hag e oant pignet gant tor ar menez adalek an draoñienn ma oa bet ar poneed ; met an nor a oa chomet er-maez eus enselladennoù e zaoulagad, ha kognellig he mogerioù uhel o devoa he gwarezet diouzh e washañ flammennoù. Pell amzer en devoa hemolc'het en aner pa zeuas tarzh-an-deiz da yenaat e gounnar, ha distreiñ a reas d'e wele aour da gousket — ha da zanzen nerzh nevez. Nac'hañ a rae ankouaat al laeroñsi pe ober trugarez d'al laer, ha pa vije mil bloavezh ouzh e dreiñ da vaen gorer, met gortoz a c'halle ober. Gorrek ha didrouz e tistroas d'e repu hag e tamserras e zaoulagad.

Digreskiñ a reas spont ar gorrien pa zeuas ar beure. Merzout a raent e oa an doare riskloù-se didec'hus pa vez d'ober ouzh hevelep diwaller, hag e oa didalvez dilezel o c'hlask d'an ampoent. Ha ne c'hallent ket mont kuit evit ar mare, evel ma voe meneget gant Thorin. Kollet pe lazhet e oa o foneed, ha ret e vije dezho gortoz ur pennad a-raok ma tiskrogje a-walc'h Smaug diouzh e c'hed evito da grediñ mont gant an hent hir war o zroad. Dre eurvad o devoa saveteet trawalc'h eus o fourvezioù da chom diflach e-pad ur pennad.

Pell e vreutajont a-zivout ar pezh a oa d'ober, met dic'houest e voent da soñjal e doare pe zoare da gaout an dizober eus Smaug — ar pezh a oa bet a-viskoazh un tu gwan en o raktres, evel ma voe Bilbo techet da venegiñ. Goude-se, evel ma c'hoarvez gant an dud pa vezont enket-mat, e krogjont da doronal enep Bilbo, d'e damall evit ar pezh en devoa lakaet kement a levenez enno : evit

bout laeret ur gib ha broudet kounnar Smaug ken abred.

“Petra estreget kement-se a rank ur c’hwiblaer ober, hervezoc’h ? a c’houlennas Bilbo, fuloret an tamm anezhañ. “N’on ket bet engouestlet evit lazhañ erevent, ar pezh zo labour ur brezelour, da laerezh un teñzor ne lavaran ket. Gwellañ boulc’hadenn a c’hallen ober am eus graet. Hag en engortoz e oac’h da’m gwelet o tistreiñ d’an tus gant teñzor Thror a-bezh war ma c’hein ? Mard eus rebechoù d’ober e soñj din em bije ur ger da lavaret. Pemp kant c’hwiblaer e oa ret deoc’h degas, n’eo ket unan. Sur a-walc’h e tegas kement-mañ bri d’ho tad-kozh, met ne c’hellit ket lavaret bout diskuliet din biskoazh kementad divent e binvidigezh. Kantadoù a vloavezhioù am bije ezhomm evit kas pep tra d’al laez, mar bijen hanter-kant gwezh brasoc’h, ha Smaug ken doñv hag ul lapin.”

Goude kement-se evel-just e c’houlennas ar gorrien e drugarez. “Petra a ginnigit-c’hwi a rafemp neuze, Ao. Sac’heg ?” a c’houlennas Thorin seven.

“N’ouzon dare d’an ampoent — mar komzit a zilec’hiañ an teñzor. Anat eo emañ kement-se holl e-ser ur gemmadenn nevez en tonkadur hag e-ser un dro da gaout an dizober eus Smaug. Tre e-maez ma zachenn eo kaout an dizober eus erevent, met ma seizh gwellañ a rin evit prederiañ diwar-benn ar gudenn. Ne’m eus-me tamm goanag ebet, ha c’hoant am eus da vout distro dibistig er gêr.”

“Na vezit ket nec’het gant kement-se evit ar mare ! Petra emaomp o vont d’ober bremañ, hiziv ?”

“Ac’hanta, mar fell deoc’h evit gwir kaout ma ali e lavarfen ne c’hellomp ober netra nemet chom el lec’h m’emaomp. War an deiz e c’hellomp diarvar em silañ er-maez diriskl a-walc’h evit aveliñ hor

pennoù. Marteze e c'hallimp dizale dibab unan pe zaou ac'hanomp da zistreiñ d'ar sanailh e-kichen ar stêr da neveziñ hor pourvezioù. E-keit-se avat e rankje pep hini ac'hanomp bout e diabarzh ar riboul diouzh noz.

"Ur c'hinnig a rin deoc'h koulskoude. Ganin emañ ma gwalenn, hag em silañ a rin betek an traoñ da greisteiz hiziv end-eeun — da neuze e rankje Smaug bout o kousket, mar c'hoarvez biskoazh gantañ ober — da welet petra emañ oc'h ober. Marteze e c'hoarvezo un dra bennak. 'Un tu gwan zo da bep preñv' evel ma lavare ma zad, daoust ma kred din ne lavare ket diwar skiant-prenet."

Evel-just e voe degemeret e ginnig gant ar gorrien, jourdoul enno. Doujañs evit Bilbo a oa deuet dezho end-eeun. Ar penn gwirion en o flanedenn e oa-eñ deuet da vout neuze. Krog e oa da gaout mennozhioù ha raktresoù dezhañ e-unan. Pa zeuas kreisteiz en em brientas evit ur veaj all e diabarzh ar Menez. Ne blije ket dezhañ en ober, evel-just, met ne oa ket ker fall pa ouie bremañ, well-wazh, ar pezh a oa ouzh e c'hortoz. Mard en devije gouezet hiroc'h a-zivout an erevent hag o doareoù gwidreüs e vije bet muioc'h a aon ennañ ha nebeutoc'h a c'hoanag o tapout hemañ dre e gousk.

O parañ e oa an heol pa loc'has kuit, met ken du ha noz e oa er riboul. Dizale e varvas ar gouloù a zeue eus an nor zamserr, pa oa o tiskenn. A-boan trouzusoc'h eget ur vogedenn kaset gant ur mouchig avel e oa e gerzhed, ha techet e oa da vout lorc'hus un tammig a-feur ma tostae d'an nor izelañ. Ur sklêrijennig ruz wan hepken a weled.

"Skuizh ha kousket emañ Smaug kozh," a soñjas. "Ne c'hell ket ma gwelet ha ne'm c'hlevo ket. Kalon dit, Bilbo!" C'hwesha an erevent en

devoa ankouaet pe biskoazh n'en devoa klevet diwar e benn. Diaezus eo ivez ar fed ma c'hellont delc'her ul lagad hanter-zigor o c'hedal pa vezont kousket, mar bezont war evezh.

Sur a-walc'h e hañvale Smaug bout kousket-mik, hogos marv ha teñval, hag a-boan ma oa ur roc'hadenn ouzhpenn ur fourradig moged diwelus pa daolas Bilbo ur sell a-ziwar an treuzoù c'hoazh. Darev e oa da lakaat un troad war al leur pa welas trumm ur bann ruz moan ha talarek o tont a-zindan malvenn soublet lagad kleiz Smaug. Oc'h ober an asvan da gousket e oa, tra ken ! O c'hedal digor ar riboul e oa ! Prim e souzas Bilbo hag e vennigas e walenn. Komz a reas Smaug neuze.

"Ac'hanta, laer ! Da c'hwesha a ran ha da aer a santan. Da anal a glevan. Deus 'ta ! Kas ganit adarre, peadra zo ha muioc'h c'hoazh !"

Bilbo ne oa ket ken diouiziek a-fed erevent ha kement-se avat, ha faziet e oa Smaug mar krede e lakaat da dostaat ken aes. "Ne rin ket, trugarez deoc'h, A Smaug Vraouac'hus !" a eilgerias. "N'on ket deuet evit profoù. Ne felle din nemet teuler ur sell warnoc'h ha gwelet ha ken divent oc'h ha ma lavar ar mojennoù. Ne gredent ket enno."

"Hag ober a rez bremañ ?" eme an aerouant, lubanet un tammig, zoken pa ne grede ger ebet er c'homzoù-se.

"Gwall izeloc'h eget ar gwirvoud e chom ar c'hanoù hag ar mojennoù evit gwir, A Smaug Pennañ ha Gwashañ Reuz," a eilgerias Bilbo.

"Gizioù seven zo ganit, daoust dit bout ul laer hag ur gaouier," eme an aerouant. "Boaz out ouzh ma anv, war a hañval, met ne gredan ket em bije da c'hweshaet kentoc'h. Piv out-te hag a belec'h e teuez, mar gallan goulenn ?"

“Grit evel-just ! A-zindan ar run e teuan, ha dindan ar runioù ha dreist ar runioù e kas ma gwenodenn. Hag a-dreuz an aer. Me eo an hini a gerzh diwelus.”

“Kement-se a c’hallan krediñ a-walc’h,” eme Smaug, “da anv n’eo ket avat emichañs.”

“Me eo ar c’haver-dihustelloù, an troc’her-gwiadoù, ar gelienenn flemmus. Evit niver ar chañs on bet dibabet.”

“Bravat lesanvioù !” eme an aerouant. “Met niveroù ar chañs ne zeuont ket atav er-maez.”

“Me eo an hini a zouara e vignoned ez-vev hag o beuz hag o zenn bev adarre diouzh an dour. Eus toull ur sac’h on deuet, met sac’h ebet n’eo deuet dreiston.”

“Diaesoc’h eo krediñ er re-se.” a c’hoapaas an aerouant.

“Me eo mignon an arzhed ha kouviad an erered. Gounezer-gwalenn ha Douger-chañs on-me ; ha Marc’heger-tonelloù on-me,” a gendalc’has Bilbo, a oa krog da vout plijet gant e luziadelloù.

“Sede zo gwelloc’h !” eme Smaug. “Na lez ket da ijin da’z kas gantañ avat !”

Hemañ evel-just eo an doare da gomz ouzh erevent, mar ne vennit ket diskuliañ ho anv gwirion (ar pezh zo fur) hag o c’hounnariñ dre un nac’hadenn grenn (ar pezh zo fur-kenañ ivez). Aerouant ebet ne c’hell talañ ouzh boemadur komzoù luziek ha mirout a goll amzer o klask o c’hompren. Kalz a oa aze na c’halle ket Smaug o c’hompren tamm ebet (daoust ma kred din e rit-c’hwi, peogwir ez anavit kement tro-gaer ma rae Bilbo dave dezhi), met krediñ a rae dezhañ o c’hompren a-walc’h, ha sklokal a rae en e greizon fallakr.

"Kement-se e oa ma soñj en nozvezh tremenet," emezañ dezhañ e-unan gant ur mousc'hoarzh. "Tud eus al Lenn, ur raktres lous bennak a-berzh an dud reuzeudik-se eus al Lenn gant o nevid barrikennoù, pe ur glazard zo ac'hanon neuze. Kantvedoù ha kantvedoù zo abaoe ma oan aet d'an tu-se ; dizale e vo kemmet kement-se ganin avat !"

"Mat-tre, A Varc'heger-tonelloù !" emezañ a vouezh uhel. "Marteze e oa Tonelloù anv da bone ; ha marteze ne oa ket avat, daoust dezhañ bout bet lart a-walc'h. Diwelus e kerzhez marteze, a-hed an hent n'ec'h eus ket kerzhet avat. Lez-me da lavaret dit em boa debret c'hwec'h pone en nozvezh tremenet, hag e tapin hag e tebrin an holl re all a-barzh nebeut. En distro d'ar pred dispar e roin un ali dit evit da vad : arabat eo dit kendelc'her da zarempredіñ ar gorrien, mar gellez tremen hepto !"

"Ar gorrien !" eme Vilbo en ur ober van da vout souezhet.

"Na gont ket bidennoù din !" eme Smaug, "Anaout a ran c'hwezh (ha blaz) ar gorrien — den n'er gra gwelloc'h egedon. Na lavar ket din e c'hallan debriñ ur pone zo bet marc'heget gant ur c'horr hep gouzout din ! Da fall ez i mard ez gant hevelep mignoned, Laer Marc'heger-tonelloù. Kerzh 'ta da lavaret kement-se dezho eus ma ferzh, mar fell dit." Ne lavaras ket da Vilbo avat e oa ur c'hwezh na oa ket evit peuranavout, c'hwezh an hobbit e oa ; dianav-krenn e oa ar c'hwezh-se dezhañ, ha trubuilhet-bras e oa ganti.

"Ur priz mat az poa bet evit ar gib-se en nozvezh diwezhañ emichañs ?" a gendalc'has. "Lavar din, bet ez poa ? Mann ebet ! Ac'hanta, sede aze o doare evit gwir. Hag emichañs emaint o kuzhat er-maez, ha dit-te d'ober al labour risklus ha da dapout ar pezh a c'hellez pa ne vezan ket o sellet... evito ?

Hag ul lodenn a-zoare az po ? Arabat eo dit krediñ ! Chañs az po bet mard out bev e dibenn an abadenn."

Krog e oa Bilbo d'em gavout diaes da vat. Krenañ a rae bewezh ma skede warnañ sell kantreer Smaug, a oa ouzh e glask en deñvalijenn, hag ur c'hoant dizisklêrius a oa ennañ da lammat war-raok, d'em ziskouez ha da lavaret ar wirionez a-bezh da Smaug. E riskl bras da vout dindan strobinell an aerouant e oa evit gwir. Met dastum kalonegezh a reas ha komz adarre.

"N'anavit ket pep tra, A Smaug Hollc'halloudus," a lavaras. "N'eo ket an aour hepken hon degasas amañ."

"Ac'ha ! 'Hon' a zegemerez," eme Smaug en ur c'hoarzhin. "Ha perak ne lavarjes ket 'hon-fevarzek' da echuiñ, Ao. Niver-ar-Chañs ? Plijet on o klevet ho poa traoù all estreget ma aour d'ober war o zro er c'horn-bro-mañ. En degouezh-se ne vo ket marteze kollet hoc'h holl amzer ganeoc'h.

"N'ouzon ket ha merzet hoc'h eus ne c'halljec'h ket kas an aour gwall bell, zoken mar deujec'h a-benn d'e laerezh tamm-ha-tamm — ar pezh a badje un c'hantad bloavezhioù pe war-dro ? Ne dalvezje da netra war tor ar menez ? Ne dalvezje da netra er goadeg ? Ma Doue ! Ha biskoazh n'ec'h eus soñjet er stign ? Ur bevarzekvedenn, me 'laka, pe un dra bennak evel-se, sede e oa an emglev, hañ ? Hag an degas avat ? Hag an treuzkas ? Hag ar warded armet hag ar gwirioù-treizh ?" Ha Smaug ha c'hoarzhin kreñv. Fallakr ha gwidreüs e oa e galon, ha gouzout a rae ne oa ket e lakadennoù pell diouzh ar wirionez, petra bennak ma tamgrede e oa tud al Lenn o keinañ ar raktres hag e oa ar pep brasañ eus ar preizh da chom a-sav

aze war ar c'hlann er gêr a oa bet anvet Esgaroth e deizioù e yaouankiz.

Diaes e vo deoc'h krediñ, met alvaonet-mik evit gwir e voe ar paourkaezh Bilbo. Evit mont betek ar Menez ha kavout an digor en devoa gouestlet e holl soñjezonoù ha nerzhioù betek-henn. Biskoazh ne oa bet chalet o klask gouzout penaos e vije dilamet an teñzor, ha nebeutoc'h c'hoazh gant an doare ma vije lod pe lod anezhañ a zegouezhje gantañ kaset a-hed an hent betek Toull-Sac'h, Danrun.

Un diskred fall a grogas neuze da greskiñ en e spered — hag ar gorrien o devoa disoñjet ar c'hraf pouezus-se ivez, pe o c'hoarzhin goap outañ dre guzh o devoa graet a-hed an amzer? Setu amañ petra eo gwered komzoù un aerouant war an dud diarroutet. Evel-just e vije bet ret da Vilbo bout war evezh ; met distourmus a-walc'h e oa personelezh Smaug.

"Me a lavar deoc'h," eme an hobbit, en ur strivañ da chom leal e-keñver e vignoned ha da zelc'her penn, "ne oa an aour nemet ur soñj war-lerc'h. Da gaout hon *Digoll* omp deuet dre gribenn ar runioù ha dre zindan ar runioù, dre wagenn ha dre avel. Sur a-walc'h, A Smaug e binvidegezhioù didelladus, ez oc'h emskiant eus ar gwall enebourion zo bet degaset deoc'h gant ar berzh hoc'h eus graet ?"

C'hoarzhin da vat a reas Smaug neuze — un trouz drastus a dorgennas Bilbo, tra ma tamolode ar gorrien an eil re ouzh ar re all, pell el laez er riboul, ha ma krede dezho e oa an hobbit erru trumm e penn ur gwall erv.

"Digoll !" a ruflas dre e c'hoarzh, ha gouloù e zaoulagad a sklêrijennas ar sal eus al leur d'ar sel evel luc'hed skarlek. "Digoll ! Marv eo ar Roue edan ar Menez, ha pelec'h emañ e gar a gred klask e zigoll ? Marv eo Girion, anezhañ aotrou Dale, ha

debret em eus e bobl evel ur bleiz e-touez deñved, ha pelec'h emañ mibien e vibien a gred tostaat din ? El lec'h a blij din e lazhan-me, ha den ne gred enebiñ. Diskaret em eus ar vrezelourion a wezhall, ha n'eus ket par dezho er bed hiziv. Ne oan nemet yaouank ha tener d'ar mare-se avat. Kozh ha kreñv, kreñv, kreñv on bremañ, Laer er Skeudoù !" a lavaras en ur dridal. "Par da zek skoed eo ma houarnwisk, evel klezeoù eo ma dent, goafioù eo ma skilfoù, evel foeltr e sko ma lost, ur gorventenn eo ma eskell, hag ar marv eo ma anal !"

"Atav em bez klevet," eme Vilbo gant ur wilc'hadenn aonik, "e vez an erevent blotoc'h en dan anezho, dreist-holl war-dro o — eee — bruched ; hep mar avat en deus unan ken hobregonet soñjet e kement-se."

Paouez krenn a vrabañsal a reas an aerouant. "Diamzeriet eo da zitouroù," emezañ krak ha berr. "Hobregonet on penn-kil-ha-troad gant skantennoù houarn ha mein prizius kalet. Lavnenn ebet ne c'hell ma zoullgofañ."

"Gallet em bije divinout," eme Vilbo. "Neblec'h evit gwir ne c'haller kavout ar par d'an Aotrou Smaug an Diebarzhus. Na skedus eo piaouañ ur chupenn diamantoù hollgaer !"

"Ya, dibaot ha dispar eo e gwirionez," eme Smaug, plijet-droch an tamm anezhañ. Ne ouie ket en devoa an hobbit bet tro c'hoazh da gaout un alberz eus e zanwiskamant e-kerzh ur weladenn gent, hag e oa ouzh e isañ da gaout tostoc'h sell evit abegoù a oa dezhañ e-unan. Ruilhañ war e gein a reas an aerouant. "Sell !" emezañ. "Petra 'soñjez eus se ?"

"Ur marzh turlebanus ! Peurvat ! Disi ! Saouzanus !" a youc'has Bilbo, tra ma soñje en e askre : "Bajaneg kozh ! E pleg e vronn gleiz ez eus ur mell

takad zo ken noazh hag ur maligorn e-maez e grogenn !”

Goude bout gwelet kement-se ne fellas d’an ao. Sac’heg nemet mont kuit. “Ac’hanta, arabat eo din delc’her Ho Skedusted pelloc’h evit gwir,” emezañ, “pe lemel diouti He diskuizh hollret. Nerzh a ranker dispign, a gredan, evit tapout poneed pa vez kalz a lañs ganto — heñvel pa vez gant ar c’hwiblaeron,” emezañ ouzhpenn dreist e skoaz en ur dreiñ kein trumm ha tec’hel d’ar pimperlamm a-hed ar riboul.

Ur flemmadenn reuzius e voe, rak an aerouant a dufas flammennoù spontus war e lerc’h, ha daoust dezhañ redek buan da bignat gant ar riboul ne oa ket erru pell a-walc’h da vout en e aez pa begas Smaug e benn euzhus ouzh an digor adrekañ. Dre chañs ne c’halle ket ar penn a-bezh hag ar javedoù sankañ tre, met ar fronelloù a gasas tan hag aezhenn war e lerc’h, ha darbet e voe dezhañ bout trec’het, hag evel un dall e kendalc’has da vont war-raok en ur strebotiñ, poan vras hag aon ennañ. Plijet a-walc’h e oa bet gant speredegezh e gaozeadenn gant Smaug, met e fazi en diwezh a zegasas trumm muioc’h a skiant dezhañ.

“Arabat eo ober goap eus erevent bev, Bilbo, sod ma’z out !” emezañ dezhañ e-unan, ha diwezhatoc’h e teuas da vout unan eus e lavarennoù karetañ, a droas da grennlavar. “N’emaout ket tost da zibenn ar blanedenn-mañ c’hoazh,” a lavaras ouzhpenn, ar pezh a oa gwir a-walc’h ivez.

O treiñ da noz e oa an abardaez pa zeuas er-maez en-dro ha pa strebotas ha kouezhas semplet war “an treuzoù”. Buhezekaet e voe gant ar gorrien, a reas eus o gwellañ war-dro e loska-

durioù ; pell amzer a voe ret avat kent ma kreskje ar blev war e gilpenn ha war e seulioù en un doare dereat : betek ar c'hroc'hen e oant bet suilhet ha krazet. Da c'hortoz e reas e vignoned o seizh gwellañ evit e gadarnaat ; ha c'hoant bras o devoa da glevet e istor, da c'houzout perak en devoa an aerouant graet ken euzhus un trouz pergen, ha penaos e oa Bilbo difoupet.

Nec'het ha diaes e oa an hobbit avat, ha poan o devoe o tennañ tra pe dra dioutañ. Dre soñjal en-dro er pezh a oa c'hoarvezet e save keuz ennañ bremañ eus lod traoù en devoa lavaret d'an aerouant, ha ne felle ket dezhañ o adlavaret. Ar borzevelleg kozh a oa kludet war ur roc'h e-kichen gant e benn stouet diouzh un tu, o selaou kement tra a lavared. Setu a ziskouez e ker fall imor e oa Bilbo : ur maen a zastumas hag a stlapas ouzh ar borzevelleg, a voe trawalc'h dezhi nijellat a-gostez ha distreiñ.

"Daonet 'vo al labous !" eme Vilbo, droug ennañ. "Me 'gred din emañ o selaou, hag e neuz a zisplij din."

"Lezit-eñ e peoc'h !" eme Dhorin. "Mat ha karadek eo ar borzevelleged — ul labous kozh-tre eo hemañ e gwirionez, ha marteze eo an hini diwezhañ eus ar ouenn hen a veve dre amañ, doñvaet gant daouarn ma zad ha ma zad-kozh. Ur ouenn hud a veve pell e oa, ha hemañ a c'hallfe bout unan eus ar re a oa bev da neuze zoken, war-dro daou-c'hant vloaz pe vuioc'h zo. Tud Dale a gomprene o yezh hag o arvere da gas kemennoù da Dud al Lenn ha da lec'h all."

"Ac'hanta, keleier en devo da gas da Gêrlenn mard eo ar pezh emañ o klask," eme Vilbo, "daoust ma ne gred ket din e chomje den pe zen eno a gement a vije prederiet gant yezh ar borzevel-leged."

“Petra zo c’hoarvezet avat ?” a huchas ar gorrien. “Kendalc’hit gant ho istor ’ta !”

Neuze e kontas Bilbo dezho kement a goune, hag anzav a reas e krede dezhañ en devoa an aerouant divinet re a draoù diwar e luziadelloù askouezhet d’ar c’hampoù ha d’ar poneed. “Sur on e oar e oamp deuet eus Kêrlenn hag e oamp bet skoazellet eno ; hag ar santad euzhus zo ennon ma c’hallfe e nijadenn gentañ bout war-du eno. Morc’hediñ a ran o vout komzet eus marc’heger-tonelloù ; ul lapin dall zoken a soñjje e Tud al Lenn mar klevje ar meneg-se er c’horn-bro-mañ.”

“Mat, mat ! N’eus netra d’ober, ha diaes eo chom hep faziañ pa gomzer ouzh un aerouant, war am eus klevet lavaret,” eme Valin, c’hoant gantañ d’e frealziñ. “Mat-tre hoc’h eus graet, da’m meno, mar goulennit ma ali — un dra dalvoudus-kenañ hoc’h eus kavet da vihanañ, ha bev hoc’h distroet, hag ar pep niverusañ eus an dud o deus komzet gant kenouenniz Smaug ne c’hellont ket lavaret kement. Ur c’hras hag ur bennozh e c’hell bout evidomp anavout an takad noazh e jiletenn diamant ar Preñv kozh.”

Gant kement-se e kemmas dodenn ar gaoz, hag an holl a grogas da gomz diwar-benn lazhoù erevent, istorel, arvarus, ha mojennel, hag a-zivout pep doare da goustilhañ, a grec’h da ziaz, wareeun, a ziaz da grec’h, hag eus al lies gwidreoù, ardoù ha tunioù a oa bet arveret evit o seveniñ. A-du e voent gwitibunan evit lavaret e oa diaesoc’h tapout un aerouant dre e gousk eget ma hañvale bout, ha diavar e vije reuzusoc’h klask toullgofañ unan dre e gousk eget mont kalonek dezhañ. E-pad ma komzent e selaoue ar borzevelleg, betek ma tispakas didrouz e zivaskell en diwezh pa grogas stered d’em ziskouez ha ma nijas kuit. Hag e-pad

ma komzent ha ma'z ae ar skeudoù war hiraat e teue Bilbo reuzeudikoc'h-reuzeudikañ hag e kreske ar raksant ennañ.

War o c'haoz ez eas en diwezh. "Sur on emaomp e riskl bras amañ," emezañ, "ha ne welan ket perak e chomomp azezet amañ. Krazet eo bet ar glasvez plijus gant an aerouant, ha deuet eo an noz ha yen eo forzh penaos. Met em eskern e santan e vo taget al lec'h-mañ adarre. Bremañ e oar Smaug penaos e oan diskennet betek e sal, ha fiziout ennañ a c'hellit evit kavout pelec'h emañ penn all ar riboul. Bruzunañ an tu-mañ eus ar Menez a raio, mar bez ret, evit sparlañ an digor dimp, ha gwell e vo gantañ mard omp friket ivez."

"Gwall deñval emañ ho penn, Ao. Sac'heg !" eme Dhorin. "Perak n'en deus ket Smaug sparlet ar penn izelañ, neuze, mard en deus kement a c'hoant d'hon delc'her er-maez ? N'en deus ket graet, pe klevet e vije bet ganimp."

"N'ouzon ket, n'ouzon ket — abalamour ma felle dezhañ klask ma desachañ adarre er penn kentañ, me 'laka, ha bremañ marteze abalamour m'emañ o c'hortoz disoc'h hemolc'h an noz-mañ, pe abalamour ma ne fell ket dezhañ e vije drastet e gambr mar gell diwall — met c'hoant am eus e paouezfec'h a arguziñ. Smaug a zeuio er-maez tuchant pe duchantik bremañ, hag hor chañs nemeti eo mont don er riboul ha serriñ an nor."

Ker sirius e tiskoueze bout ma reas ar gorrien en diwezh evel ma lavare, daoust dezho termal kent serriñ an nor — ur raktres dic'hoanag e hañvale bout, rak den ne ouie hag-eñ pe benaos e vije tro d'he digeriñ en-dro eus an diabarzh, ha ne blije ket dezho bout klozet en ul lec'h ma oa repu an aerouant an difourk nemetañ anezhañ. Ha pep tra a hañvale bout didrouz-holl ivez, koulz e-maez

hag e-barzh ar riboul. E-pad un hir a-walc'h a bennad neuze e chomjont azezet nepell diouzh an nor zamserr hag e kendalc'hont da zivizout.

War divoud gerioù drouk an aerouant diwar-benn ar gorrien e troas ar gaoz. Fellout a rae da Vilbo na vout o c'hlevet biskoazh, pe da vihanañ bout sur-mat e oa ar gorrien peuronest p'o devoa disklêriet n'o devoa biskoazh soñjet er pezh a c'hoarvezje goude ma vije bet gounezet an teñzor. “Gouzout a ouiemp e vije ur blanedenn dic'hoanag,” eme Dhorin, “ha kement-se a ouzomp c'hoazh ; ha c'hoazh e soñj din ez eo p'hor bo e c'hounezet e vo poent a-walc'h da soñjal er pezh a raimp gantañ. Evit a sell ouzh ho lodenn, Ao. Sac'heg, me a warant deoc'h ez omp anaoudek-dreist en ho keñver hag e tibabot ho pevarzekvedenn-c'hwi, kerkent ha m'hor bo un dra bennak da rannañ. Mantret on mard oc'h nec'het gant an doug, hag anzav a ran peger bras a vec'h zo — n'eo ket an douaroù deuet dic'houesoc'h gant an amzer o tremen, en enep kentoc'h — met kement a c'hallimp a raimp evidoc'h, ha sammañ hol lodenn eus ar mizoù pa vo deuet ar c'houlz. Kredit-me pe na rit ket, evel a garot !”

Diwar-se e troas ar gaoz war-du ar mell teñzor e-unan hag an traezoù a zeue da soñj Thorin ha Balin. Klask a rejont gouzout hag er sal izeloc'h e oant c'hoazh, dibistig : ar goafioù a oa bet graet evit armeadoù ar roue meur Bladorthin (marvet gwerso), dezho pep a houarn goveliet teir gwezh ha pep a droad enskantet blizidik a aour, met biskoazh ne voent dezouget pe baeet ; skoedoù bet graet evit brezelourion marvet gwerso ; kib aour veur Thror, divskouarnek, morzholiet ha kizellet a laboused hag a vleunioù dezho lagadoù ha deliennoù mein prizius ; jakounoù alaouret hag ar-

c'hantet ha didreuzus ; kelc'henn Girion, anezhañ aotrou Dale, graet diwar pemp kant gwervaen par o liv da hini ar geot, en devoa roet pa oa e vab henañ bet armet en ur jakoun bet aozet gant ar gorrien, na oa bet biskoazh graet ar par dezhi rak en arc'hant digatar e oa bet goveliet betek galloud ha nerzh an dir tric'hement. Kenedus dreist pep tra all avat e oa ar maen gwenn bras, a oa bet kavet gant ar gorrien edan gwrizioù ar Menez, Kalon ar Menez, Arkenvaen Thror.

"An Arkenvaen ! An Arkenvaen !" a hiboude Thorin en deñvalijenn, o tamhunvreal gant e elgezh war e zaoulin. "Evel ur voul he mil talan e oa ; evel arc'hant e gouloù an tan e skede, evel dour en heol, evel erc'h dindan ar stered, evel glav war al Loar !"

Ar c'hoant strobinellet eus an teñzor en devoa kuitaet Bilbo avat. A-hed o c'hendiviz ne rae nemet o damselaou. An tostañ d'an nor e oa azezet, gant ur skouarn astennet da gement deroù eus un trouz er-maez, heben o vout war evezh da hekleviou dreist hiboudoù ar gorrien, da gement kel eus ur fiñvadenn pell en traoñ.

Donoc'h e teuas an deñvalijenn, ha diaesoc'h-diaesañ en em gavas. "Serrit an nor !" a aspedas. "Betek mel ma eskern em eus aon rak an aerouant-se. Kalz nebeutoc'h eget tousmac'h an noz tremen e plij an didrouz-se din. Serrit an nor kent ma vo re ziwezhat !"

Gant un dra bennak en e vouezh e voe ar gorrien lakaet diaes. Gorrek e tistagas Thorin diouzh e hunvreoù ; sevel a reas ha reiñ un taol troad er maen a c'henne an nor. Bountañ warni a rejont neuze, ha serriñ a reas gant ur strak metalek. Ne chomas roud ebet eus un toull-alc'hwez en diabarzh. Klozet e oant er Menez !

Ha poent bras e oa. A-boan ma oant diskennet war-hed un nebeud kammedoù er riboul ma voe skoet tor ar Menez gant un taol par da stroñs tourterioù graet diwar dervennoù eus ar goadeg hag embreget gant ramzed. Tregerniñ a reas ar roc'h, strakal a reas ar mogerioù ha mein a gouezhas eus an doenn war o fennoù. Ne blij ket din soñjal er pezh a vije c'hoarvezet mar bije an nor bet digor c'hoazh. Redek pelloc'h er riboul a rejont, laouen an tamm anezho o vout bev c'hoazh, tra ma klevent adreko er-maez yud ha kroz kounnar Smaug. O trailhañ ar roc'h e oa, o vreviñ ar mogerioù hag an tarrozioù gant skourjezadennoù e lost divent, betek ma voe o zachennig-kampiñ uhelbintet, ar geot kras, maen ar borzevelleg, ar mogerioù goloet a valigorned, ar valir strizh ha pep tra kaset da get en ur gwallgemmesk a vruzunoù, hag un disac'hadenn a vein tarzhet a gouezhas dreist an tarroz war-du an draoñienn izeloc'h.

Dre guzh en devoa Smaug kuitaet e repu, dibradet didrouz ha neuze neuñviet pounner ha gorrek en deñvalijenn evel ur vran euzhus, war kein an avel etrezek tu kornaouegel ar Menez, gant ar spi da dapout un dra bennak pe un den bennak dre souezh eno, ha da spiañ digor an tremen a oa bet arveret gant al laer. Kounnariñ a reas pa ne gavas den ha ne welas tra, zoken el lec'h m'en devoa divinet e ranke an digor bout e gwirionez.

Gwelloc'h en em gavas goude bout lezet frankiz d'e gounnar en doare-se, ha soñjal a reas en e galon ne zeuje mui trubuilh ebet dezhañ eus an tu-se. Amploc'h dial en devoa da gaout e-keit-se. "Marc'heger-tonelloù !" a grozas. "Eus ribl an dour e teuas da dreid, ha dre sevel gant an dour ez out

deuet hep mar ebet. N'anavan ket da c'hwezh, met mar n'out ket unan eus an dud-se eus al Lenn ez out bet skoazellet ganto. Ma gwelet a raint, ha kounañ piv eo ar gwir Roue dindan ar Menez !"

Sevel a reas, tan-holl an tamm anezhañ, ha pellaat war-du ar Su etrezek ar Stêr-Red.

*Pennad XIII*

# DIGÊRIET

E-keit-se e oa ar gorrien azezet en deñvalijenn, ha peurzidrouz e teuas an traoù tro-dro dezho. Nebeut e tebrjont ha nebeut e komzjont. Ne oant ket evit muzuliañ red an amzer ; hag a-boan ma kredent fiñval, rak hekleviñ ha dasseniñ er riboul a rae hiboud o mouezhioù. Mar c'hoarveze ganto morediñ e tivorfilent en deñvalijenn adarre, hag en didrouz a chome didorr. En diwezh, goude devezhioù ha devezhioù o c'hortoz, a gave dezho, pa oant krog da vougañ ha da vezevelliñ dre ziouer a aer, ne voent mui evit gouzañv pelloc'h. Un degemer mat zoken o devije graet da drouzioù distro an aerouant izeloc'h. Aon o devoa en didrouz rak un taol-gwidre eus e berzh, met ne c'hallent ket chom azezet eno da viken.

Thorin a gomzas : "Greomp un taol-arnod gant an nor !" emezañ. "Ret eo din santout an avel war ma dremm dizale pe vervel a rin. Me 'gred din e ve gwell din bout brevet gant Smaog en avel eget mougañ amañ !" Meur a gorr a savas neuze hag a zistroas a-dastorn d'al lec'h ma oa bet an nor. Nemet e kavjont e oa penn uhelañ ar riboul bet gwastet ha sparlet gant reier torret. Nag alc'hwez nag an hud he devoa sentet outañ ne zigorje an nor-se en-dro.

"Paket omp !" a glemmjont. "Setu echu pep tra. Mervel amañ a raimp."

Evit abeg pe abeg avat, dres pa oa ar gorrien

digalonekaet-krenn, e santas Bilbo e galon o skañvaat, evel pa vije ur pouez pounner aet kuit a-zindan e jiletenn.

“Ac’hanta, ac’hanta !” emezañ. “Goanag a vez keit ha ma vez buhez ! evel ma lavare ma zad, ha ‘gant an trede gwezh e vez torret ar blanedenn’. Emaon o vont da *ziskenn* gant ar riboul ur wezh c’hoazh. Div wezh on bet war an hent-se, pa ouien e oa un aerouant er penn all, neuze e risklin un trede gweladenn pa n’on ket sur ken. Dre an traoñ emañ an hent nemetañ da vont er-maez, forzh penaos. Ha me ’soñj din e ve gwelloc’h deoc’h dont ganin ar wezh-mañ.”

A-du e voent en o dic’hoanag, ha Thorin e voe an hini kentañ o vont war-raok e-kichen Bilbo.

“Bezit war evezh bremañ !” a hiboudas an hobbit, “ha ken didrouz ha ma c’hellit bout ! Marteze n’emañ ket Smaog en traoñ, met marteze emañ eno ivez. Na dennomp ket riskloù didalvez warnomp !”

Diskenn, diskenn a rejont. Ne c’halle ket ar gorrien bout lakaet keñver-ha-keñver gant an hobbit a-fed kerzhet didrouz-kaer, evel-just, ha trouz bras o c’hwezhadennoù ha ruzadennoù o zreid a oa amplaet gant an heklev en un doare gwall arvarus, met evit da Vilbo da chom a-sav a vare da vare gant ar spont evit selaou, ne oa trouz ebet izeloc’h. Pa voe tost d’an traoñ, hervez ar pezh a c’halle krediñ, e wiskas Bilbo e walenn hag ez eas war-raok. Ne oa ket ezhomm anezhi avat : peurzu e oa an duder, ha diwelus e oant-holl, gwalenn pe get. Ken du e oa anezhi e gwirionez m’em gavas an hobbit en digor hep gouzout dezhañ, ma lakaas e zorn er vann, ma strebotas war-raok ha ma ruilhas war e benn tre er sal vras !

Eno e chomas astennet, e zremm war al leur, ha ne gredas ket sevel, pe a-boan tennañ e anal. Netra

ne fiñvas avat. Ne oa bann gouloù ebet — nemet, evel ma hañvalas dezhañ, pa savas e benn goustadik en diwezh, e oa ur skleur gwan gwenn a-us dezhañ ha pell dioutañ en amc'houloù. Hep mar ebet avat ne oa ket ur fulenn eus tan an aerouant, daoust da flaer ar preñv bout fetis el lec'h, ha da vlaz an aezhenn bout war e deod.

Pelloc'h ne voe mui an ao. Sac'heg evit padout. "Kerzh d'an diamig, Smaog, kozh preñv ma'z out !" a speunias a vouezh uhel. "Paouez a c'hoari toull-kuzh ! Ro gouloù din, ha debr-me goude-se, mar gellez ma zapout !"

Heklevioù gwan a redas tro-dro d'ar sal ziwelus, met ne voe respont ebet.

Sevel a reas Bilbo, ha kavout ne ouie ket pe war du treiñ.

"Mendare bremañ pe c'hoari daonet emañ Smaog gantañ," emezañ. "N'emañ ket er gêr hiziv (pe en noz-mañ, pe forzh pegoulz eo), war a gredan. Mar n'o deus ket Oin ha Gloin kollet o dirennoù e c'hallimp marteze ober un tamm gouloù, ha teuler ur sell tro-dro kent ma troje ar chañs."

"Gouloù !" a huchas. "Hag unan bennak a c'hell ober gouloù ?"

Gwall drechalet evel-just e oa bet ar gorrien pa oa Bilbo kouezhet war-raok dreist an derez tre er sal gant un trouz boud, ha chomet e oant tamolodet en o c'hoazez dres el lec'h m'en devoa o lezet e dibenn ar riboul.

"Sss ! Sss !" a c'hwibanjont pa glevjont e vouezh ; ha daoust ma voe an hobbit sikouret gant kement-se evit o c'havout ez eas ur pennadig hebiou kent ma c'hallas tennañ un dra bennak all anezho. En diwezh avat, pa grogas Bilbo da dripal evit gwir ha pa yudas "gouloù !" e barr e vouezh skiltrus, e

plegas Thorin, hag Oin ha Gloin a voe kaset d'o fakadoù en-dro e laez ar riboul.

Goude ur pennadig, ur skleur horjellus a gemennas o distro, Oin gant un etevig pin war elum en e zorn, ha Gloin gant un hordennad reoù all dindan e gazel. Buan e piltrotas Bilbo betek an nor hag e kemeras an etev ; ne zeuas ket a-benn avat da c'hounez warno da entanañ ar re all pe da vont d'e heul evit poent. Evel ma tisplegas Thorin gant evezh e oa c'hoazh an ao. Sac'heg o mestr-c'hwiblaer hag o mestr-igounier kefridiel. Mard oa mennet da risklañ gouloù, e roll dezhañ e oa. Gortoz a rajent er riboul ma teuje d'ober e zanevell. Azezañ tost d'an nor a rejont neuze, ha sellet.

Trolinenn deñval an hobbit a weljont o vont a-dreuz al leur en ur zelc'her uhel e c'houlaouennig. A vare da vare, pa oa tost a-walc'h c'hoazh, e tapent un asked hag ur stirlink pa strebote ouzh un draezenn aour bennak. War wanaat ez ae ar gouloù tra ma kantree pelloc'h er sal ec'hon ; neuze e krogas da sevel en ur zañsal er vann. Edo Bilbo o krapat gant bern bras an teñzor. Dizale e voe en e sav war al laez anezhañ, ha kendelc'her da vont a reas. Goude-se en e weljont o chom a-sav hag o stouiñ e-pad ur frapadig ; ne ouient ket perak avat.

An Arkenvaen e oa, Kalon ar Menez. Diwar taolennadur Thorin e tivinas Bilbo kement-se ; e gwirionez avat ne c'halle ket bout daou vaen-sked evel hennezh, zoken en un teñzor ken marzhus, zoken er bed a-bezh. A-hed e bignadenn he devoa an hevelep sklêrijenn wenn luc'het dirazañ ha sachet e dreid war-du enni. Goustadik e troas d'ur vouladig gouloù glazart. Bremañ, pa oa o tostaat, e oa ur strinkelladur liesliv war he gorre, dameu-c'het ha bruzunet diwar gouloù horjellus e flammerenn. Stouiñ e selloù warni a reas en

diwezh, hag ennañ e chomas e anal. Skediñ diwar e c'houloù-diabarzh-eñ a rae ar bravig meur dirak e dreid, ha koulskoude, benet ha stummet ma oa bet gant ar gorrien, o devoa e dennet diouzh kalon ar menez pell a oa, e lonke kement gouloù a gouezhe warnañ hag en e droe e dek mil fulenn a skinadurezh wenn, brizhellet gant luc'hadoù eus ar ganevedenn.

A-daol-trumm ez astennas divrec'h Bilbo war-du ar voul, sachet gant he strobinell. Ne c'halle ket e zorn bihan klozañ warni, rak ur bras ha pounner a vaen-sked e oa anezhi ; he dibradañ a reas avat, serriñ e zaoulagad hag he lakaat en e chakod donañ.

"Setu-me ur c'hwiblaer evit gwir !" a soñjas. "Met sur a-walc'h e rankin kontañ kement-mañ d'ar gorrien — deiz pe zeiz. Lavaret o devoa e c'halljen dibab ha kemer ma lodenn-me ; ha me 'soñj din e tibabjen an dra-mañ, pa gemerjent holl ar peurrest !" Diaes en em gave evelato dre ma soñje ne oa ket bet ar maen-sked marzhus lakaet evit gwir e-touez an traoù da zibab ha da gemer, ha trubuilh a savje hep mar diwar se.

Loc'hañ a reas adarre. Diskenn a reas gant tor all ar pikol bern, ha mont diwar gwel ar gorrien a oa o sellet a reas flammenn e etev. Dizale avat en he gweljont pell en diamen adarre. O treuziñ leur ar sal e oa Bilbo.

Kendelc'her da vont a reas, betek m'em gavas dirak an dorioù bras en tu pellañ, hag aze e voe freskaet dezhañ gant ur red-avel, met darbet e voe d'e c'houlaouenn bout mouchet war an dro. War e lentig e taolas ur sell hag e spurmantas trepasoù ec'hon ha deroù dispis un diri ec'hon pouez-krec'h dezho en amc'houloù. Ha ne oa c'hoazh na gwel na trouz eus Smaog. Darev e oa da dreiñ kein ha da

vont war e giz pa voe ur stumm du o fardañ warnañ hag o spinañ e zremm. Gwic'hal ha gourlammat a reas, strebotiñ war-dreñv ha kouezhañ. E flammerenn a gouezhas war he fenn hag a varvas !

“Ul logodenn-dall nemetken, lakaomp ha spi ’m eus !” emezañ reuzeudik. “Petra d'ober bremañ avat ? Pelec'h emañ ar Reter, ar Su, an Norzh, pe ar Gornaoueg ?”

“Thorin ! Balin ! Oin ! Gloin ! Fili ! Kili !” a huchas par ma c'hallas — ar pezh na hañvale bout nemet un trouzig en duder ec'hon. “Mouget eo ar gouloù ! Deuet unan bennak da'm c'havout ha da'm sikour !” Da get e oa aet e galonegezh evit ar mare.

Damglevet a reas ar gorrien e huchadennoùigoù, daoust da “sikour !” bout ar ger nemetañ a c'halljont tapout.

“Ma, petra war an douar pe zindanañ zo c'hoarvezet ?” eme Dhorin. “An aerouant n'eo ket, sur awalc'h, pa gendalc'h da wic'hal.”

Gortoz a rejont e-pad ur frapadig pe zaou, ha ne voe trouz aerouant ebet c'hoazh, trouz ebet evit gwir war-bouez mouezh Bilbo er pelloù. “Deuit, unan ac'hanoc'h, kemerit ur c'houlaouenn all pe ziv !” a urzhias Thorin. “War a hañval e rankomp mont da sikour hor c'hwiblaer.”

“Hon tro eo da sikour,” eme Valin, “ha mennet on da vont. Diarvar eo evit ar mare, forzh penaos, da'm soñj.”

Gloin a entanas meur a etev all, hag an holl anezho a yeas er-maez, unan-hag-unan, ha hediñ ar voger ker buan ha ma c'hallent. Ne voe ket pell kent ma kejjont ouzh Bilbo e-unan a oa o tistreiñ daveto. Deuet e oa e skiant dezhañ en-dro kerkent ha m'en devoa gwelet sked o goulaouennoù.

“Ul logodenn-dall hag ur flammerenn kouezhet, netra gwashoc'h !” emezañ evit respont d'o

goulennoù. Daoust dezho bout frealzet-bras e oant techet da vout rac'hoan abalamour d'o spontadenn diabeg ; n'ouzon ket avat petra o devije lavaret mard en devije komzet dezho diwar-benn an Arkenvaen d'an ampoent. Trawalc'h e oa bet an alberzioù link o devoa bet eus an teñzor pa oan o vont war-raok evit dasorc'hiñ holl flammennoù o c'halonoù korrien ; ha pa vez kalon ur c'horr, an hini enorusañ zoken, dihunet gant aour ha bravigoù, e teu trumm da vout dispont, ha ferv e c'hell bout.

Ne oa mui ezhomm a vroudañ ar gorrien ken e gwirionez. C'hoant bras o devoa an holl anezho da furchal ar sal p'o devoa ar chañs da c'hallout en ober, ha start e kredent e oa Smaog pell diouzh ar gêr evit ar mare. Pep hini anezho a dapas krog en un etev entanet ; ha pa oant o parañ o selloù war un tu da gentañ ha war egile da c'houde e tisoñjjont pep aon ha zoken pep furnez. Komz a vouezh uhel a raent, ha hopal an eil d'egile, pa savent teñzorioù kozh a-ziwar ar bern pe a-ziouzh ar voger ha p'en o dalc'hent er gouloù, en ur o flourañ hag o dornata.

Hogos drant e oa Fili ha Kili, ha pa gavjont kalz telennoù aour a-istribilh eno e lakajont o c'herdin arc'hant da seniñ ; ha dre ma oant telennoù hud (hag ivez dre ma n'en devoa ket an aerouant stoket outo, pa ne oa ket gwall zedennet gant ar sonerezh) e oant kentonet c'hoazh. Leuniet gant sonioù e voe ar sal deñval oa bet didrouz e-pad pell. Embregeloc'h avat e oa an darn vuiañ eus ar gorrien : dastum mein-sked a rejont ha choukañ o chakodoù, ha lezel ar pezh na c'hallent ket dougen da gouezhañ a-dre o bizied gant huanadoù. Thorin ne oa ket an hini disterañ e-touez ar re-se ; met dibaouez e klaske e pep lec'h un dra bennak na oa

ket evit kavout. An Arkenvaen e oa ; ne gomzas da zen ebet diwar e benn avat.

Neuze e tiskrogas ar gorrien jakounoù hag armoù diouzh ar mogerioù, hag en em armjont. Neuz ur roue a oa war Dhorin e gwirionez, gwisket ma oa gant ur jakoun alaouret, ur vouc'hal he zroad arc'hant siket en ur gouriz enskantet a vein skarlek.

"Aotrou Sac'heg !" a huchas. "Setu amañ kentañ lodenn ho kopr ! Dilezit ho roched kozh ha gwiskit kement-mañ !"

Hag eñ ha gwiskañ Bilbo gant ur jakounig a oa bet gwiadet evit ur priñs elfat bennak pell a oa. Diwar dir arc'hant, a oa anvet *mithril* gant an elfed, e oa graet, hag ur gouriz perlez ha mein-strink a zeue gantañ. Un helm skañv lêr rikamanet, hobregonet dre zindan gant kelc'hioù dir ha kinklet an erien anezhañ gant mein-sked gwenn, a voe lakaet war penn an hobbit.

"Hollgaer en em gavan," a soñjas ; "met lu eo ma neuz moarvat. Nag e c'hoarzhjent war ar Run er gêr ! Me 'garje avat e vije ur melezour war-hed brec'h !"

Distakoc'h diouzh strobinell an teñzor e chome penn an ao. Sac'heg eget re ar gorrien evelato. Pell kent ma voe ar gorrien skuizh oc'h ensellet an teñzor e voe-eñ og gantañ hag ez eas en e goazez war al leur ; ha kregiñ a reas nervus da glask gouzout pe ziwezh a vije d'an abadenn. "Me 'roje un niver mat eus ar gobedoù prizius-se," a soñjas, "en eskemm ouzh ur banne frealzus o tont eus unan eus bolennoù koad Beorn !"

"Thorin !" a huchas. "Ha bremañ ? Armet omp, met pe dalvoudegezh zo bet biskoazh gant un houarnwisk enep Smaog Spouronus ? N'hon eus ket adtapet an teñzor-mañ c'hoazh. N'emaomp ket

o klask aour c'hoazh, un doare da dec'hel kuit ne lavaran ket ; ha re bell omp chomet da heskinañ hor chañs !"

"Gwir a lavarit !" a eilgerias Thorin, deuet e skiant dezhañ en-dro. "Deomp kuit ! Me ho hento. Ha pa vije e-pad mil bloavezh ne ankouajen ket tremenioù ar palez-mañ. Dehopal a reas war ar re all neuze, hag em vodañ a rejont, hag en ur zelc'her o flammerennoù a-us o fennoù e tremenjont dre an dorioù digor-frank, n'eo ket hep teuler ur sell hiraezhus dreist skoaz.

O mailhed skedus o devoa goloet en-dro gant o mantilli kozh hag o helmoù lufrus gant o c'habelloù pilhek, hag unan-hag-unan e kerzhent a-drek Thorin, anezho ul linennad goulaouigoù en deñvalijenn a chome a-sav alies, o selaou gant aon ur wezh c'hoazh rak trouz pe drouz a gemennje donedigezh an aerouant.

Daoust d'an holl ginkladurioù bout bet kaset da netra gwerso, ha daoust da bep tra bout bet saotret ha distrujet gant mont-dont an euzhvil ez anaveze Thorin pep trepas ha pep kammdro. Pignat a rejont a-hed diri hir, ha treiñ ha diskenn dre dremenioù ec'hon leun a heklev, ha treiñ adarre ha pignat c'hoazh gant diri all, ha diri all adarre. Lenkr e oa ar re-se, benet ledan ha plaen er roc'h bev ; ha pignat, pignat a reas ar gorrien, ha ne gejjont ouzh arouez ebet eus un dra vev, ouzh skeudoù link hepken a dec'he pa dostae o flammerennoù a horjelle er redoù-avel.

Evelato ne oa ket an diri graet evit divesker un hobbit, ha dres e oa Bilbo o soñjal ne c'hallje ket mont pelloc'h pa savas an doenn trumm uhel ha pell dreist diraez gouloù o etevioù. Ur skleurenn wenn a c'hallent gwelet o tont dre un digor bennak uhel-uhel a-us dezho, ha dousoc'h e oa frond an aer.

Dirazo e teue ur gouloù gwan dre zorioù bras a oa gweet war o marc'hoù ha hanter zevet.

"Setu amañ kambr veur Thror," eme Dhorin ; "Sal ar festoù hag ar c'huzulioù. Nepell avamañ emañ an Nor-Dal."

Treuziñ ar gambr gwastet a rejont. Taolioù a oa o vreinañ eno ; kadorioù ha bankoù a oa a-strew war al leur, glaouet ha freuzet. Klopennoù hag eskern a oa war al leur e-touez boutailhoù ha bolennoù ha kerniel-evañ torr hag eufl. Dre ma tremenent dre zorioù all c'hoazh er penn pellañ e teuas trouz dour d'o zivskouarn, ha trumm e teuas ar gouloù louet da vout kreñvoc'h.

"Amañ emañ andon ar Stêr-Red," eme Dhorin. "Ac'hann e tifre da-gaout an Nor. Heuliomp-hi !"

E-maez un digor teñval en ur voger roc'hellek e teue dour birvidik, ha redek a rae en ur droidellat en ur ganol strizh, kizellet ha lakaet eeun ha don gant arz daouarn hen. Hedet e oa gant un hent pavezet a vein a oa ledan a-walc'h evit reiñ tremen da galz tud skoaz-ouzh-skoaz. Buan e redjont warnañ, ha goude un hir a gorn-tro setu m'em gavjont dirak gouloù splann an deiz. E-tal dezho e oa ur volz uhel, a ziskoueze c'hoazh dre zindan tammoù kizelladurioù, daoust dezho bout uzet, skiriaouet ha duet. Un heol morennek a gase e sklêrijenn disliv etre divrec'h ar Menez, ha skinoù alaouret a goueze war pavezioù an treuzoù.

Un nijadeg logod-dall dihunet ha spontet gant o flammerennoù divogedus a droidellas dreisto ; pa oant o lammat war-raok e riklas o zreid war mein lakaet lenkr ha gludek gant tremen an aerouant. Dirazo neuze e kouezhe an dour er-maez gant trouz hag eon etrezek an draoñienn. Stlepel o etevioù war an douar a rejont, ha chom en o sav da

barañ o selloù trellet. An Nor Vras o devoa tizhet, hag ouzh Dale en traoñ e oant o sellet.

"Arsa !" eme Vilbo, "biskoazh n'on bet en engortoz a sellet ouzh an *diavaez* dre an nor-mañ. Ha biskoazh n'on bet en engortoz a vout ken plijet o welet an heol en-dro, hag o santout an avel war ma dremm. Met, oy ! na yen eo an avel-mañ !"

Hag e oa. Un aezhenn-reter but a zegase gourdrouz ar goañv a oa tostaat. Troidellat a rae dreist ha tro-dro da zivrec'h ar Menez betek an draoñienn, ha huanadiñ e-touez ar reier. Kridienniñ a raent en heol goude an hir a amzer o devoa tremenet e donder mougus ar c'hevioù hentet gant an aerouant.

A-greiz-holl e verzas Bilbo e oa n'eo ket skuizh hepken, marnaoniek ivez ne lavaran ket. "Dibenn ar beure zo anezhi, war a hañval," emezañ, "ha me 'laka neuze ez eo poent lein pe war-dro — mard eus lein pe lein da gaout. Met ne gred ket din ez eo treuzoù dor-dal Smaog al lec'h dirisklañ evit ur pred. Deomp 'ta d'ul lec'h bennak ma c'hallimp azezañ sioul da gaout un tamm !"

"Re wir !" eme Valin. "Ha me 'soñj din e ouzon pe dre hent e rankjemp mont : dav e vije dimp mont war-du ar gedlec'h kozh zo e korn mervent ar Menez."

"Peger pell emañ ?" a c'houlennas an hobbit.

"Pemp eurvezh bale, a soñj din. Diaes e vo mont. Torr-didorr eo an hent a gas eus an Nor a-hed glann gleiz ar stêr, war a ziskouez. Met sellit aze en traoñ ! Ur pleg berr a ra ar stêr war-du ar reter a-dreuz Dale e-tal dismantroù kêr. El lec'h-se e oa gwezhall ur pont a gase da hent Menez ar Brini dre un diri serzh a oa ouzh tor ar c'hlann dehoù. Bez' ez eus (pe e oa) ur wenodenn a gase a-bign eus an hent betek ar gedlec'h. Ur gwall grapadenn ivez, zoken mard emañ an diri kozh aze c'hoazh."

“Biskoazh !” a ronkas an hobbit. “Kerzhet c’hoazh ha krapat c’hoazh hep leinañ ! Me ’garje gouzout pet lein, ha pet pred all, hon eus c’hwitet warno e-barzh an toull lous, dihorolaj ha diamzer-se ?”

Div nozvezh hag an devezh etrezo a oa aet hebiou evit gwir (ha n’eo ket hep tamm boued ebet) abaoe m’en devoa an aerouant brevet an nor hud, met kollet-krenn e oa bet ar gont gant Bilbo, hag un nozvezh pe ur sizhunvezhiad nozvezhioù e c’hallje bout bet hervez ar pezh a ouie.

“Arsa, arsa !” eme Dhorin en ur c’hoarzhin — krog e oa e galon da laouenaat en-dro, hag o lakaat hej er mein prizius en e chakod e oa. “Na rit ket toull lous diouzh ma falez ! Gortozit ma vo bet kempennet ha kinklet en-dro !”

“Ne vo ket graet kement-se kent ma vo Smaug marv,” eme Vilbo, teñval e benn. “Pelec’h emañ-eñ, e-keit-se ? Ul lein vat a rofen evit gouzout. Spi ’m eus n’emañ ket war kern ar Menez o sellet ouzhimp !”

Strafuilhet-bras e voe ar gorrien gant ar c’heal-se, ha buan e tivizjont e oa ar gwir gant Bilbo ha Balin.

“Ret eo dimp mont kuit ac’hann,” eme Zori. “Me ’gav din ez eus un daoulagad paret war ma c’hilpenn.”

“Ul lec’h yen ha digenvez eo,” eme Vombur. “Da evañ zo marteze, met ne welan tamm boued ebet. Bepred e tle un aerouant bout marnaoniek en ur vro evel homañ.”

“Deuit ! Deuit ’ta !” a huchas ar re all. “Heuliomp gwenodenn Balin !”

Ne oa gwenodenn ebet dindan ar voger roc’hellek war an tu dehoù, setu ma krogjont da hersal e-touez ar mein war glann gleiz ar stêr, ha dizale e voe Thorin e-unan divezviet gant ar goul-

loder hag an drast. Kouezhet en e boull gwerso e oa ar pont en devoa Balin komzet diwar e benn, hag an darn vuiañ eus e vein ne oant bremañ nemet roc'helloù bras ha ront er froud bas ha trouzus ; hep re a boan avat e roudouzjont an dour, hag e kavjont an dereziou hen, hag e pignjont gant ar c'hlann uhel. Goude un troc'had berr a hent e tizhjont an hent kozh, ha dizale en em gavjont en un draoñienn don neizhiet etre ar reier ; eno e tiskuizhjont ur pennadig hag e leinjont diwar ar pezh a oa, *cram* ha dour pergen (mar fell deoc'h gouzout petra eo *cram*, ne c'hallan nemet lavaret ne ouzon ket ar rekipe ; un doare gwispid eo, didermen e vez miret, magus eo hervez a vez lavaret, ha sur a-walc'h n'eo ket plijus, dre ma'z eo dizudi-tre e gwirionez nemet e talvezje evit gourdoniñ war ar chaokat. Gant Tud al Lenn e veze graet, evit ar beajoù hir).

Mont adarre a rejont goude-se ; ha war-du ar gornaoueg e kase an hent neuze, a-vaez d'ar stêr, ha tostoc'h-tostañ e teue skoazenn vras kentrell su ar menez. Tizhout gwenodenn ar run a rejont en diwezh. Serzh e oa, ha gorrek e pignjont ganti, an eil a-drek egile, betek m'em gavjont war ar gribenn e dibenn an abardaez ha ma weljont an heol goañvel o tiskenn er Gornaoueg.

Ul lec'h kompez a gavjont eno, tri zu divoger dezhañ met sparlet an tu norzh anezhañ gant ur speurenn roc'hek enni un digor par d'un nor. Ec'hon e oa ar gweled war-du ar Reter hag ar Su hag ar Gornaoueg eus an nor-se.

“Amañ,” eme Valin, “en deizioù hen, e oamp boas da lezel gedourion bepred, hag an nor-se a-dreñv a gas d'ur gambr benet er roc'h a dalveze da sal ar warded. Meur a lec'h evel hemañ a oa tro-dro d'ar Menez. Met gedal ne hañvale ket bout gwall

dalvoudus e deizioù hor finborte, ha re glok e voe graet d'ar warded marteze — a-hend-all e vijemp bet kelaouet abretoc'h a-zivout donedigezh an aerouant, ha disheñvel e vije bet an traoù. Met amañ e c'hellomp gourvez bremañ, kuzhet ha gwarezet evit ur mare, ha kalz a c'hellomp gwelet hep bout gwelet."

"N'eo ket gwall dalvoudus, mard omp bet gwelet o tont betek amañ," eme Zori, a veze bepred o sellet war-du kern ar Menez, evel pa vije engortoz a welet Smaug kludet eno evel ul labous war ur c'hloc'hdi.

"Ret eo dimp klask hor chañs," eme Dhorin. "Ne c'hellomp ket mont pelloc'h hiziv."

"Brav, brav !" a huchas Bilbo, hag eñ em stlepel war al leur.

Lec'h a-walc'h evit ur c'hantad tud a oa e kambr ar roc'h, hag ur gambrig a oa pelloc'h e-barzh, gwarezet gwelloc'h diouzh yenijenn an diavaez. Dizarempred-krenn e oa ; loen gouez ebet zoken war a hañvale n'en devoa graet ganti a-hed amzer beli Smaug. O fakadoù a lakajont eno ; ha lod em lezas da gouezhañ diouzhtu ha da gousket, met ar re all a azezas tost d'an nor ziavaez hag a zivizas diwar-benn o raktresoù. D'un dra hepken e tistroent dizehan en o c'hendiviz : pelec'h e oa Smaug ? War-du ar Gornaoueg e selljont ha ne oa netra, hag er Reter ne oa netra, hag er Su ne oa arouez ebet eus an aerouant, met ur vodadeg veur ag evned a oa. Parañ o selloù war gement-se a rejont, ha klask gouzout ; ne oant ket tostoc'h da gompren avat pa zeuas ar steredennoù yen kentañ er-maez.

*Pennad XIV*

# TAN HA DOUR

Mar fell deoc'h bremañ, evel ar gorrien, kaout eus doare Smaug e rankit distreiñ d'an abardaez-noz ma freuzas an nor ha ma nijas kuit, kounnar ennañ, daou zevezh kent.

Er gêr e oa al lod brasañ eus tud Esgaroth, anezhi ar gêr war al lenn, rak yen e oa an avel a c'hwezhe eus ar Reter du, met un nebeud anezho a oa o vale war ar c'haeoù, hag o sellet, evel ma vourrent oc'h ober, ouzh sked ar stered a save diwar gorre lenkr al lenn pa oant o tigeriñ en oabl. Eus o c'hêr e oa ar Menez Distro damguzhet gant ar runioù izel a oa e penn pellañ al lenn, dre un ode ma tiskenne ar Stêr-Red eus an Norzh. E bikernioù uhel nemetken a c'hallent gwelet pa veze sklaer an amzer, ha dibaot a wezh e sellent outañ, rak gourdrouzus ha hurennek e oa, e gouloù ar beure zoken. Kollet ha steuziet e oa evit ar mare, diverket en deñvalijenn.

A-daol-trumm e voe gwelet, en ur wilc'hadenn , ur skleurenn verrbad a stokas outañ kent steuziañ.

"Sellit !" eme unan. "Ar gouleier adarre ! Ar warded o gwelas en nozvezh tremenet o tont war wel hag o steuziañ adalek hanternoz betek tarzh-an-deiz. Un dra bennak zo o c'hoarvezout dialaez."

"Ar Roue dindan ar Menez o c'hoveliañ aour, marteze," eme unan all. "Gwerso eo aet war-du an norzh. Poent eo d'ar c'hanaouennoù dont da wir en-dro."

“Pe roue ?” a lavaras unan all gant ur vouezh rust. “Marteze a-walc’h ez eo tan skraper an Aerouant, anezhañ ar roue nemetañ dindan ar Menez hon eus anavezet biskoazh.”

“Atav e vezit o tiouganiñ traoù teñval !” eme ar re all. “Pep tra adalek an dourioù-beuz betek ar pesked pistriet. Soñjit en un dra laouen bennak ’ta !”

A-greiz-holl neuze e voe ur gouloù meur el lec’h izel er runioù hag alaouret e voe tu norzh al lenn. “Ar Roue dindan ar Menez !” a huchjont. “Evel an Heol eo e binvidigezh, evel ur feunteun eo e arc’hant, alaouret e red e stêrioù ! Emañ ar stêr o vannañ aour eus ar Menez !” a youc’hjont, hag e pep lec’h e voe prenestroù o tigeriñ ha treid o hastañ.

Ur wezh c’hoazh e voe birvilh hag entan bras. Met den e vouezh rust a redas d’an daoulamm davet ar Mestr. “Emañ an aerouant o tont pe ur beulke zo ac’ha-non !” a huchas. “Troc’hit ar pontoù ! D’an armoù ! D’an armoù !”

Trumm neuze e sonas an trompilhoù ar galv-diwall a heklevas a-hed ar glannoù roc’hellek. Paouez a reas ar youc’hadeg ha da spouron e troas al levenez. Dre-se eo ne voent ket tapet a-daol-darzh-kaer gant an aerouant.

Dizale, ker bras ma oa e dizh, e c’halljont e welet evel ur fulenn-dan o teredek daveto hag o tont bra-soc’h-brasañ ha skedusoc’h-skedusañ, hag ar re sotañ zoken ne ziskredjont mui d’an diouganoù bet kentoc’h faziet. Un nebeud amzer a chome ganto koulskoude. Pep lestr e kêr a voe leuniet gant dour, pep kadour a voe armet ; pep saezh ha bir a oa prest, ha kaset d’an traoñ ha distrujet e voe ar pont a gase d’an douar, a-raok ma kreskas yud donedigezh braouac’hus Smaug ha ma vije al lenn goloet a roufennoù ruz-tan dindan stlak euzhus e zivaskell.

E-touez garmadennoù ha klemmadennoù ha huchadennoù ar wazed e fardas warno, e skoas dagaout ar pont hag e voe diarbennet ! Da get e oa aet ar pont, ha war un enezenn e oa e enebourion, en dour don — re zon ha teñval ha yen evit e c'hrad. Mar splujje ennañ e savje trawalc'h a vurezh hag a latarenn da c'holeiñ ar c'horn-bro a-bezh devezhioù-pad ; galloudusoc'h egetañ e oa al lenn avat, ha lazhet e vije e dan ganti a-raok ma c'hallje he zreuziñ.

En ur grozal e tenijas dreist kêr adarre. Ur c'hazarc'had saezhoù teñval a savas hag a stlakas hag a stirlinkas ouzh e skantennoù hag e vein prizius, hag o fustoù entanet gant e anal a gouezhas el lenn en-dro en ur zeviñ hag en ur fuc'hal. Biskoazh n'eus bet en ho ijin un tan-arvest par da hini an noz-se. Diwar zaskrenadeg ar gwaregoù ha skiltradeg an trompilhoù e pegas ker bras tan e kounnar an aerouant ma voe dallet ha sodet ganti. Den n'en devoa kredet e dagañ abaoe meur a gantved ; ha n'o devije ket kredet ober bremañ paneve gwaz e vouezh rust (Bard e oa e anv), a rede da bep tu evit kalonekaat ar waregerion ha broudañ ar Mestr da c'hourc'hemenn dezho stourm betek ar saezh diwezhañ.

Tan a lamme eus karvanoù an aerouant. Troidellat a reas e-pad ur pennadig uhel en aer a-us dezho en ur sklêrijennañ al lenn en he fezh ; ar gwez war ar c'hlann a skede evel kouevr hag evel gwad, skeudoù du-pod o lammat ouzh o zreid. Neuze e fardas tre a-dreuz ar barrad saezhoù, dievezhiek en e gounnar, hep klask treiñ e gostezioù skantek war-du e enebourion, mennet hepken da dangwallañ o c'hêr.

Tan a savas diouzh toennoù soul ha begoù treustoù prenn tra ma farde ha ma tremene ha ma

farde adarre, daoust dezho-holl bout bet douret kent e zonedigezh. Ur wezh c'hoazh e voe stlapet dour gant kantadoù a zornioù e kement lec'h ma teue ur fulenn-dan war wel. Distreiñ en ur droidellat a reas an aerouant. Ur skubadenn gant e lost ha toenn an Ti Meur a zifaragoellas hag a gouezhas en he foull. Flammennoù divougus a lammas uhel en noz. Ur fardadenn all, hag unan all, hag un ti all hag unan all goude a flammas trumm hag a gouezhas ; ha bir ebet c'hoazh ne jable Smaug na ne rae gwashoc'h droug dezhañ eget ur gelienenn ag ar geunioù.

Gwazed a oa end-eeun o lammat en dour war bep tu. Edod o choukañ ar maouezed hag ar vugale e-barzh bigi karget war poull ar marc'had. Stlapet war an douar e oa an armoù. Goueladennoù ha leñvadennoù a oa el lec'h ma oa bet, nebeud amzer a-raok, ar c'hanaouennoù a-zivout ar gorrien o lidañ al levenez a oa da zont. Milligañ o anvioù a rae an dud bremañ. Ar Mestr e-unan a oa o treiñ war-du e lestr bras alaouret, goanag ennañ da roeñvat kuit er c'hemmesk ha da saveteiñ e vuhez. Dizale e vije kêr a-bezh dilezet ha devet betek gorre al lenn.

Setu a oa c'hoant an aerouant. Pignet an holl anezho e listri, ne rae forzh dezhañ. Dudi en devije ouzh o hemolc'hiñ, pe chom a-sav a c'halljent betek mervel gant an naon. Klaskent tizhout an douar ha prest e vije-eñ. Dizale e c'hwezhje an tan war holl goadeier ar c'hlann hag e krazje pep park ha pep peurvan. Da c'hortoz en devoa rusoc'h plijadur oc'h atahinañ kêr eget n'en devoa bet gant c'hoari pe c'hoari abaoe bloavezhioù.

Met ur strollad gwaregerion a oa c'hoazh o telc'her o zachenn e-touez an tiez tanflammet. Bard e vouezh hag e zremm rust e oa o c'habiten, a oa bet

tamallet gant e vignoned da ziouganañ douriou-beuz ha pesked pistriet, daoust dezho anavout e gadarnded hag e galonegezh. A hir lignez e tiskenne eus Girion, anezhañ Aotrou Dale, a oa e wreg hag e vugel tec'het kuit diouzh an dismantr dre ar Stêr-Red pell a oa. Bremañ e oa o tennañ gant ur vras a wareg ivin, betek ma voe dispignet e holl saezhoù war-bouez unan. Tost dezhañ e oa ar flammmennoù. Ouzh e guitaat e oa e geneiled. Stegnañ e wareg evit ar wezh diwezhañ a reas..

A-daol-trumm e tenijas un dra bennak eus an deñvalijenn betek e skoaz. Gourlammat a reas — ur borzevelleg kozh e oa hepken. Dispont e kludas e-kichen e skouarn hag e roas keleier dezhañ. Gant bam e verzas e c'halle kompren yezh al labous, rak eus gouenn Dale e oa Bard.

"Gortoz ! Gortoz ! eme al labous dezhañ. "Emañ al loar o sevel. Klask takad kleuziek ar vronn gleiz pa vo o nijal hag o treiñ a-us dit !" Ha tra ma chome Bard a-sav gant ar souezh e lavaras ar borzevelleg dezhañ a-zivout ar pezh a oa c'hoarvezet e laez ar Menez ha kement tra en devoa klevet.

Goude-se e tegasas Bard kordenn e wareg betek e skouarn. O tistreiñ en ur droidellat e oa an aerouant, izel e nij, ha tra ma oa o tont e savas al loar a-us glann ar reter hag e lakaas arc'hant war e zivaskell divent.

"Saezh ! !" eme ar gwareger. "Saezh du ! Da viret em eus da ziwezhañ. Biskoazh n'on bet yudazet ganit ha bewezh out bet adkavet ganin. Da'm zad e oas ha d'e hendadoù. Mard out bet ganet gant goveliou ar gwir roue dindan ar Menez, nij bremañ ha tizh ar pal !"

Denijal a-herr a reas an aerouant ur wezh c'hoazh, izeloc'h eget biskoazh, ha pa oa o treiñ hag o fardañ e skedas e gof gwenn gant fulennoù mein

prizius e sklêrijenn al loar — un takad anezhañ n'er greas ket avat. Daskrenañ a reas ar wareg veur. Ar saezh du a nijas kuit gant tizh a-ziwar ar gordenn, war-eeun davit ar gleuzenn a oa e-kichen ar vronn gleiz el lec'h ma oa ar pav dirak digor-frank. Enni e skoas hag e steuzias ar vegenn, ar c'har hag ar pluñv, ken taer ma oa an tenn. Gant ur skiltradenn a vouzaras an dud, a ziskaras ar gwez hag a faoutas ar mein e lammas Smaug en aer en ur c'hwezhañ moged, e troc'holias hag e tisac'has dismantret eus kern an oabl.

E-kreiz kêr e kouezhas. Fulennoù ha regez a strinkas diwar e dremenvan. Gant trouz bras e teuas al lenn tre. Burezh stank a savas uhel, gwenn en duder trumm dindan al loargann. Ur sutadenn a voe, ur poull-tro birvidik, hag an didrouz da c'houde. Ha diwezh Smaug hag Esgaroth e voe kement-se, hini Bard ne voe ket avat.

Uheloc'h-uhelañ e savas al loargresk ha kreñv ha yen e teuas an avel. Homañ a droas al latar gwenn e pileroù kromm hag e koumoulennoù herrek a gasas ganti war-du ar Gornaoueg evit strewiñ an drailhadoù anezho a-us ar geunioù zo dirak Koadeg an Noz. Neuze e c'halled gwelet gorre al lenn brizhellet gant pikoùigoù teñval ar bigi niverus, ha douget gant an avel e teuas mouezh tud Esgaroth o leñvañ d'o c'hêr ha d'o madoù kollet ha d'o ziez dismantret. Hogen peadra bras da vout anaoudek o devoa e gwirionez, mard o devije soñjet, daoust ma ne c'halled ket bout en engortoz ma rajent dres d'an ampoent : bev e oa an tri c'hard eus an dud da nebeutañ ; dibistig e oa chomet o c'hoadegi hag o farkeier hag o feurvanoù hag o chatal hag al lodenn vrasañ eus o listri ; ha

marv e oa an aerouant. N'o devoa ket c'hoazh meizet petra a dalveze kement-se holl.

Em vodañ a rejont war glann ar gornaoueg, engroezioù o fennoù teñval anezho, o kridiañ en avel yen, hag enep ar Mestr en devoa kuitaet kêr ken abred tra ma c'hoazh tud mennet d'he difenn e voe o c'hlemmoù hag o brouez kentañ.

"Mat eo e benn evit ren ar stal marteze — e stal dezhañ pergen," a vouslavare lod, "met null eo pa c'hoarvez un dra sirius bennak !" Ha meuliñ a raent kalonegezh Bard hag e denn diwezhañ ken meurdezus. "Mar bije hepken ne vefe ket bet lazhet," emezo-holl, "e rajemp ur roue anezhañ. Bard Lazhaerouant eus lignez Girion ! Kollet eo siwazh !"

Hag e kreizig-kreiz o c'haoz e teuas un diskeud mentet-uhel a-douez ar skeudoù. Gleb-dour e oa, e vlev du gleb a istribilhe war e zremm hag e zivskoaz, hag ur sked ferv a oa en e zaoulagad.

"Bard n'eo ket kollet !" a huchas. "Splujañ eus Esgaroth en devoa graet pa oa bet lazhet an enebour. Me eo Bard, eus lignez Girion. Ganin-me eo bet lazhet an aerouant !"

"Ar roue Bard ! Ar roue Bard !" a youc'hjont ; ar Mestr avat a skrignas e zent a stlake.

"Aotrou Dale e oa Girion, roue Esgaroth ne oa ket," emezañ. "A-viskoazh hon eus e Kêrlenn dilennet mistri a-douez ar re gozh ha fur, ha n'hon eus ket gouzañvet ren kadourion dister. Ra zistroio 'ar roue Bard' d'e rouantelezh-eñ — digabestret eo Dale bremañ dre e galonegezh, ha netra ne vir outañ a zistreiñ di. Ha nep piv bennak er menn a c'hell mont gantañ, mard eo ar mein yen e skeud ar Menez gwell dezhañ eget glannoù glas al lenn. Ar re fur a chomo amañ hag a c'hoanago adsevel hor c'hêr, hag a saouro he feoc'h hag he finvidigezhioù pa vo deuet ar c'houlz."

"Ar roue Bard hor bo !" a eilgerias en ur youc'hal an dud a oa war-hed dorn. "Og omp gant ar gozhidi hag ar gontaouerion !" Ha tud pelloc'h a ziskanas : "Sav d'ar Gwareger, hag ar Sac'hadoù Arc'hant d'an traoñ !" betek ma heklevas ar youc'hadeg a-hed ar c'hlann.

"Me eo an den diwezhañ a gement a zisprizje Bard ar Gwareger," eme ar Mestr korvigellek (rak tost dezhañ e oa Bard en e sav da neuze). "Gounezet en deus fenoz ul lec'h uhel e roll madoberourion hor c'hêr ; ha dellezek eo a galz kanoù peurbadus. Met perak, A Bobl" — hag aze e savas ar Mestr war e dreid hag e komzas kreñv-tre ha fraezh — "perak e tastuman-me hoc'h holl damalloù ? Pe fazi e vije abeg ma diveliadur ? Piv a zihunas an aerouant, a c'hallfen-me goulenn ? Piv a zegemeras diganimp profoù talvoudus ha skoazell frank, hag hol lakaas da grediñ e c'hallje ar c'hanoù hen dont da wirion ? Piv a c'hoarias gant hor c'halonoù tener ha gant hor faltazioù plijus ? Petore aour o deus kaset dimp dre ar stêr d'hor goprañ ? Tan an aerouant ha drast ! Digant piv e rankfemp azgoulenn an digoll eus hon dismantr ha skoazell evit hon intañvezed hag hon emzivaded ?"

Evel ma welit, n'eo ket hep abeg en devoa ar Mestr tapet e renk. War-lerc'h e gomzoù e tisoñjas krenn an dud o c'hoant da gaout ur roue nevez evit ar mare, hag e trojont o soñjezonoù kounnaret war-du Thorin hag e vagad. Gerioù gouez ha c'hwerv a voe huchet a veur a du ; ha lod eus ar re o devoa kanet ar c'hreñvañ ar c'hanaouennoù kozh a gleved ker kreñv all o yudal penaos o devoa ar gorrien iset an aerouant warno a-ratozh-kaer !

"Pennoù diskiant !" eme Vard. "Perak foraniñ komzoù ha kounnar war ar c'hrouadurioù reuzeu-

dik-hont ? Hep mar int bet ar re gentañ o vervel en tan, a-raok ma teufe Smaug davedomp.” Neuze e-kerzh ma o komz e teuas en e galon ar soñj eus teñzor mojennel ar Menez, a oa diward ha diberc’henn, ha tevel a reas trumm. E komzoù ar Mestr e soñjas, hag e Dale adsavet, ha leun a gleier aour, mar gallje hepken kavout an dud.

Komz adarre a reas en diwezh : “N’eo ket ar mare evit gerioù ar gounnar, Mestr, nag evit sevel raktresoù pouezus a gemmadur. Labour zo d’ober. Ho servijout a rin c’hoazh — daoust ma c’hallfen goude ur pennad soñjal en ho komzoù en-dro ha mont war-du an Norzh gant kement den a zeuio da’m heul.”

A-gammedoù bras ez eas kuit neuze da reiñ dorn war-dro ar staliañ kampoù hag ar prederiañ ar re glañv hag ar c’hloazidi. Ar Mestr avat a daolas selloù du d’e gein pa oa o vont kuit, hag a chomas en e goazez war an douar. Kalz e prederias met nebeut a lavaras, nemet evit hopal kreñv da dud da zegas tan ha boued dezhañ.

E kement lec’h ma voe Bard avat e kavas ar vrud o redek evel tan e-touez ar bobl diwar-benn an teñzor bras a oa diward bremañ. An dud a gomze eus an digoll d’o holl boanioù a zeuje dizale diwarnañ, hag eus ar pinvidigezhioù diniver a rofe tro dezho da brenañ marc’hadourezhioù eus ar Su ; hag ur frealz bras e voe kement-se en o enkadenn. Gwell a se, rak kriz ha reuzeudik e oa an noz. Gwaskedennoù a c’halled bitrakiñ evit un nebeud tud (ar Mestr en devoe unan), ha nebeud a voued a oa (ar Mestr zoken e voe berr an traoù warnañ). Kalz tud o devoa dianket dibistig diouzh freuz kêr a glañvas diwar ar glebor hag ar yenijenn hag ar glac’har en noz-se, hag a varvas goude ; ha kalz tud klañv ha naon du a voe en deizioù war-lerc’h.

E-keit-se e kemeras Bard ar penn, hag e stalias an traoù hervez e soñj, en anv ar Mestr bepred evelato, ha dezhañ e oa ar gwall samm da gemenniñ an dud ha da ren an darbaroù evit o surentez hag o annez. Sur a-walc'h e vije an darn vuiañ anezho marvet e-kerzh ar goañv a oa o teredek neuze goude an diskar-amzer, mar ne vije ket bet skoazell war-hed dorn. Buan e teuas ar skoazell avat : rak diouzhtu en devoa Bard kaset kannaded prim dre ar stêr betek ar Goadeg da c'houlenn harp digant Roue Elfed ar Goadeg, hag ar gannaded-se o devoa kavet ur bagad a oa war vale dija, daoust ma ne oad nemet d'an trede devezh goude diskar Smaug.

Digant e gannaded-eñ ha digant al laboused a gare e bobl en devoa roue an Elfed bet doareoù, ha kalz e ouie dija a-zivout ar pezh a oa c'hoarvezet. Bras-tre evit gwir e oa ar strafuilh e-touez kement tra askellek a oa o chom war lez Drast an Aerouant. Leun e oa an aer a nijadoù troidellus, hag o c'hannaded herrek a nije-dinije a-dreuz an oabl. Sutadeg, yudadeg ha geizadeg a oa a-us harzoù ar Goadeg. Keleier a voe skignet pell dreist Koadeg an Noz : "Marv eo Smaug !" Delioù a sourras ha skouarnoù souezhet a voe savet. A-raok ma vije roue an Elfed war e varc'h zoken e oa an doare bet klevet er gornaoueg tre betek pinegi ar Menezioù Latarek ; Beorn en devoa e glevet en e di prenn, hag ar gobilined a oa o telc'her kuzul en o mougevioù.

"Ar wezh diwezhañ eo ma klevimp anv eus Thorin Dervskoed, 'm eus aon," eme ar roue. "Gwell e vije bet dezhañ chom ur c'houviad din. Gwashat ur c'hleñved, evelato," a lavaras ouzhpenn, "na ra mad den ebet." Rak eñ ivez n'en devoa ket ankouaet mojenn pinvidigezh Thror. A-se kannaded Bard en kavas o varc'hegañ bremañ gant

kalz gwaregerion ha goafeion ; ha nijadoù stank a vrini a oa a-us dezhañ, rak soñjal a rae dezho e oa ar brezel o tihuniñ en-dro, ar pezh na oa ket c'hoarvezet gwerso er c'horn-bro-se.

Truezin a reas ar roue avat pa zegemeras aspedennoù Bard, rak aotrou ur bobl vat ha madelezus e oa ; dihentañ e gerzhed a reas neuze, pa oa bet o skeiñ war-eeun war-du ar Menez er penn kentañ, ha hastañ a-hed ar stêr betek al Lenn Hir. Ne oa ket trawalc'h a vigi pe radelloù gantañ evit e holl dud, ha ret voe dezho mont war o zroad dre an hent hirañ ; met kementadoù bras a bourvezioù a gasas dirak dre zour. Troadet-skañv eo an Elfed avat, ha daoust ma ne oant mui gwall voas ouzh ar geunioù hag an douaroù trubard zo etre ar Goadeg hag al Lenn ez aent buan war-raok. Pemp devezh nemetken goude marv an aerouant e tizhjont ar glannoù hag e selljont ouzh dismantroù kêr. Un degemer mat a voe graet dezho, anat deoc'h, ha prest e oa an dud hag o Mestr d'ober kement marc'had evit an dazont en eskemm ouzh skoazell roue an Elfed.

Buan e voe savet o raktresoù. A-dreñv e chomas ar Mestr, gant ar merc'hed hag ar vugale, ar gozhidi hag an dud vac'hagnet ; ha ganto e oa dornwezhourion ha kalz elfed ampart ; hag a-zevri e tiskarjont gwez hag e tastumjont ar prenn a oa bet kaset dre ar stêr eus ar Goadeg. Goude-se e stagjont da sevel kalz lochennoù war ar c'hlann a-enep ar goañv a oa o tont ; hag ivez dindan ren ar Mestr e krogjont da steuñviñ ur gêr nevez, bravoc'h ha brasoc'h c'hoazh eget diagent, en ul lec'h all avat. War-du an Norzh en he dilec'hjont, uheloc'h war ar c'hlann ; rak da virviken o devoa aon rak an dour ma oa an aerouant o c'hourvez. Biken ne zistroje d'e welead aour, ker yen hag ur

maen e oa astennet, gweet war strad ar bazoù. Kantvedoù-pad e c'halled gwelet e bezhioù eskern dre amzer diavel e-touez dismantroù pilerioù ar gêr gozh. Nebeud a dud avat a grede treuziñ al lec'h milliget, ha hini ne grede splujañ en dour krenidik ha dastum ar mein prizius a gouezhe diwar e relegenn vreinet.

Met an holl armeidi a gement a oa gren c'hoazh hag an darn vuiañ eus tud roue an Elfed em lakaas e par da gerzhet war-du norzh ar Menez. Dre-se eo e c'hoarvezas, unnek devezh a-c'houde dismantr kêr, ma tremenas penn o armead dre an dorioù maen a oa e dibenn al lenn ha ma teuas tre en douaroù drastet.

*Pennad XV*

# KOABREGI

Distreiñ da Vilbo hag ar gorrien emaomp o vont d'ober bremañ. Bemnoz e oa bet unan anezho o c'hedal, met pa zeuas ar beure n'o devoa klevet na gwelet arouez ebet eus ur riskl bennak. Stankoc'h c'hoazh avat e oa al laboused oc'h em vodañ. Eus ar Su e teue an nijadoù ; hag ar c'havaned a oa c'hoazh o vevañ en ardremez d'ar Menez a droidelle hag a grake dizehan en oabl.

"Un dra bennak iskis zo o c'hoarvezout," a lavaras Thorin. "Echu eo amzer ar c'hantredaennoù en diskar-amzer ; ha laboused a vez bepred o chom en douaroù eo ar re-se ; tridi zo, ha pinted a-nijadoù ; ha kalz evned gagnaouer zo er pelloù, evel pa vije un emgann e go !"

A-greiz-holl ez astennas Bilbo e viz : "Aze emañ ar borzevelleg kozh-se adarre !" a huchas. "Diflipet e oa, war a hañval, pa oa Smaug o freuziñ tor ar menez, met ne gred ket din o devoa ar maligorned graet ivez !"

Sur a-walc'h e oa ar borzevelleg kozh aze, ha pa oa Bilbo oc'h astenn e viz e nijas daveto hag e kludas war ur maen en o c'hichen. Goude-se e flapas e zivaskell hag e kanas ; neuze e lakaas e benn war un tu, evel pa vije mennet da selaou ; ha c'hoazh e kanas, ha c'hoazh e selaouas.

"Me 'gred din emañ o klask lavaret un dra bennak dimp," eme Valin ; "met n'on ket gouest da gompren yezh an evned-se, herrek ha diaes eo. Ha gouest oc'h-c'hwi d'he digejañ, Sac'heg ?"

"Diaes-bras eo din," eme Vilbo (evit gwir, ne veize doare ebet); "met birvilh bras zo el labous kozh, war a ziskouez."

"Me 'garje e vije ur vran anezhi !" eme Valin.

"Me 'soñje din ne blijent ket deoc'h ! Disfiz bras a hañvalec'h magañ outo, pa oamp deuet dre amañ kentoc'h."

"Kavaned e oa ar re-se ! Ha gwall grouadurioù born o neuz int, ha komzoù lous ganto war ar marc'had. Dleet e oa deoc'h klevet an anvioù-badez divalav e oant o reiñ dimp. Disheñvel eo ar brini avat. Mignoniezh vras a veze etrezo ha pobl Thror ; hag alies e tegasent keleier kuzh dimp, ha gopret e vezent gant an doareoù traoù skedus a c'hoantaent evit kuzhat en o anneziou."

"Bloavezhioù ha bloavezhioù-pad e vevont, ha hir eo o eñvor, ha treuzkas a reont o furnez d'o bugale. Kalz brini eus ar reier a anaven pa oan ur c'horr yaouank. Menez ar Brini e oa anv an uhelenn-mañ gwezhall, abalamour ma oa ur c'houblad fur ha brudet, Kark kozh hag e wreg, o vevañ amañ a-us kambr ar warded. Ne gred ket din avat e ve bran eus ar ouenn hen-se oc'h aspadout amañ bremañ."

Kerkent hag echuet gantañ komz e laoskas ar borzevelleg ur sutadenn vras hag e nijas kuit.

"Ni ne gomprenomp ket al labous kozh-mañ, eñ avat hor c'hompren, sur on," eme Valin. "Chomit war-c'hed bremañ, ha gwelit a c'hoarvezo !"

Dizale e voe flapadenn un divaskell, ha distro e voe ar borzevelleg ; ha gantañ e teuas ul labous kozh eus ar re gabac'hañ. Gounezet e oa gant an dallentez, a-vec'h ma c'halle nijal, ha moal e oa kern e benn. Ur vran mentet-bras e oa. Reut e pradas dirazo, gorrek e flapas he divaskell, ha stouiñ war-du Thorin.

"A Dhorin ab Thrain, ha Balin ab Fundin," a

goagas (ha Bilbo a c'halle kompren ar pezh a lavare, rak er yezh voutin ez ae, n'eo ket e yezh al laboused), "me eo Roäk ab Kark. Marv eo Kark, met mat e oa anavet ganeoc'h gwezhall. Kant vloaz ha tri hag hanter-kant zo aet hebiou abaoe ma oan aet er-maez eus ar vi, met ne ankouaan ket ar pezh zo bet lavaret din gant ma zad. Me eo bremañ penn brini meur ar Menez. Niverus n'omp ket, met koun hon eus c'hoazh eus ar roue a oa bet a-gozh. Pell diouzh ar vro emañ an darn vuiañ eus ma fobl, rak keleier meur zo er Su — keleier a levenez evidoc'h eo lod anezho, ha lod all ne gavot ket ken plijus.

"Setu ! Emañ al laboused o tistreiñ a-nijadoù stank d'ar Menez ha da Zale eus ar Su hag ar Reter hag ar Gornaoueg, rak marv eo Smaug war a glever !"

"Marv ! Marv ?" a huchas ar gorrien. "Marv ! Aner eo bet hor braouac'h neuze… ha dimp eo an teñzor !" An holl a lammas en o sav hag a grogas da fringal laouen.

"Marv, ya," eme Roäk. "Ar borzevelleg, ra chomo pluñvek da virviken, er gwelas o vervel, ha krediñ e gomzoù a c'hellomp. E welet a reas o kouezhañ en emgann ouzh tud Esgaroth d'an trede nozvezh kent pa oa al loar o sevel."

Ur pennad amzer a yeas hebiou kent ma c'hallas Thorin lakaat ar gorrien da devel ha da selaou doareoù ar vran. En diwezh, p'he devoe kontet danevell an emgann en he fezh, e kendalc'has :

"Setu evit al levenez, Thorin Dervskoed. Distreiñ dinec'h d'ho salioù a c'hellit ; deoc'h eo an teñzor en e bezh — evit ar mare. Met strolladoù bras estreget an evned zo oc'h em vodañ du-hont. Pell ha da bep tu eo aet brud marv ar gward dija, ha mojenn pinvidigezh Thror n'eo ket bet gwanaet dre forzh bout kontet a-hed bloavezhioù diniver ; kalz o deus c'hoant bras da

gaout ul lod eus ar preizh. Ur strollad elfed zo war an hent dija, hag evned gagnaouer zo ganto, goanag enno da gaout emgann ha lazhadeg. War glann al lenn e hiboud an dud ez eo ar gorrien kiriek d'o glac'har ; int ivez zo e-soñj da gaout o digoll diwar ho teñzor, ha bev pe varv e vijec'h.

"Ho furnez-c'hwi a rank ren ho emzalc'h ; met trizek zo un aspadenn dister eus pobl veur Durin a oa o chom amañ gwezhall, ha stlabezet pell emañ-hi bremañ. Mar fell deoc'h selaou ma c'huzul, arabat e vo deoc'h fiziout e Mestr tud al Lenn, fiziit kentoc'h en den en deus lazhet an aerouant gant e wareg. Bard eo e anv, eus gouenn Dale, eus lignez Girion ; teñval eo an den, gwirion eo avat. Gwelet a rajemp ar peoc'h o ren ur wezh c'hoazh e-touez ar gorrien hag an dud hag an elfed goude an drast hir ; met aour a-vil-vern e c'hallje kement-se koustañ deoc'h. Komzet em eus."

Kounnar ennañ e tarzhas Thorin neuze : "Trugarez a lavaromp deoc'h, Roäk ab Kark. Na c'hwi nag ho pobl ne viot disoñjet. Met ivinad eus hon aour ne vo kemeret gant laeron pe lamet gant tagerion keit ha ma vimp bev. Mar fell deoc'h gounit muioc'h c'hoazh a drugarekadennoù diganimp, degasit keleier dimp a-zivout kement zo o tont. Ivez en ho aspedan, mard eus hini ac'hanoc'h yaouank c'hoazh hag askellet-kreñv, da gas kannaded d'hor c'herent e menezioù an Norzh, koulz er gornaoueg hag er reter d'al lec'h-mañ, ha da ziskuliañ hon doare dezho. Met kit davet ma c'henderv Dain pergen, er Runioù Houarn, rak kalz tud armet-mat en deus, hag el lec'h tostañ d'al lec'h-mañ emañ o chom. Pedit-eñ da hastañ !"

"Ne lavarin ket ha mat pe fall eo ar raktres-mañ," a goagas Roäk, "nemet e rin a c'hell bout graet." Nijal kuit gorrek a reas goude-se.

"Distroomp d'ar Menez bremañ !" a huchas Thorin. "N'eus ket kalz amzer da goll."

"Ha n'eus ket kalz boued da dapout !" a huchas Bilbo, pleustrek bepred an tamm anzhañ evit ar pezh a sell ouzh hevelep traoù. Bezet pe vezet e soñje dezhañ e oa echu ar blanedenn end-eeun gant marv an aerouant — ha gwall faziet e oa war ar c'hraf-se — ha roet en devije an darn vuiañ eus e lodenn evit ma vije lakaet an traoù-se en o reizh er peoc'h.

"Distroomp d'ar Menez !" a huchas ar gorrien evel pa n'o devije ket e glevet ; distreiñ ganto a ranke neuze.

Dre m'hoc'h eus klevet lod eus an darvoudoù c'hoazh e welot e chome un nebeud devezhioù c'hoazh gant ar gorrien. Ur wezh adarre e furchjont ar mougevioù, hag e kavjont, evel ma oant en engortoz d'ober, ne oa nemet an Nor-Dal a gement a oa chomet digor ; an holl zorioù all (war-bouez an norig kuzh, anat deoc'h) a oa bet torret ha sparlet gant Smaug gwerso, ha ne chome roud ebet anezho. Neuze e stagjont da durkañ evit kreñvaat an digor pennañ, hag evit ober ur vali nevez a gase alese. Binvioù a-vil-vern a oa war-hed o dorn, arveret ma oant bet gant ar vengleuzierion hag ar saverion a wezhall ; ha mailhed e oa ar gorrien war hevelep labourioù c'hoazh.

Ingal e veze degaset keleier dezho gant ar brini e-pad ma oant o labourat. En doare-se e teskjont e oa roue an Elfed aet diwar e hent war-du al Lenn hag e chome astal ganto c'hoazh. Gwelloc'h c'hoazh, klevet a rejont e oa diflipet tri eus o foneed, a oa o kantren gouez pell a-hed glannoù ar Stêr-Red, nepell diouzh al lec'h ma oa bet lezet ar peurrest eus o stal. Neuze, tra ma oa ar re all o kendelc'her gant o labour, e voe kaset Fili ha Kili,

hentet gant ur vran, da gavout ar poneed ha da zezougen kement a c'halljent.

Pevar devezh-pad e voent ezvezant, ha goude-se e ouezjont e oa armeadoù kevret tud al Lenn hag an Elfed o teredek war-du ar Menez. Met uheloc'h e oa o c'halonoù da neuze, rak boued o devoa evit sizhunvezhioù gant ma taoljent evezh — *cram* pergen, anat deoc'h, ha suizh-bras gantañ e oant ; met kalz gwelloc'h eget netra eo *cram* — hag end-eeun e oa an nor sparlet gant ur vogeriad mein benet savet war ar sec'h, tev-tre hag uhel an tamm anezhi avat, war an treuzoù. Toulloù a oa er voger, ma c'hallent gwelet (pe dennañ) drezo, met tremen ebet. Dre skeulioù e pignent da vont tre pe er-maez, ha war-bouez kerdin e wintent marc'hadourezhioù. Evit reiñ tremen d'ar froud o devoa ijinet ur volzig izel dindan ar voger nevez ; met ker kemmet e oa bet an naoz strizh ganto e-kichen an treuzoù ma oa ur poull ledan oc'h em astenn eus tor ar menez betek al lamm a gase ar stêr war-du Dale. Diwar neuze ne c'halled tostaat d'an Nor, hep neuñvial, nemet dre ur rizenn strizh a-hed ar skoazenn, war an tu dehoù pa selled er-maez dre ar voger. Betek laez an diri a-us ar pont kozh hepken o devoa degaset ar poneed, ha goude bout o disammet o devoa gourc'hemennet dezho distreiñ davet o mistri hag o c'haset divar-c'heger war-du ar Su.

D'un noz e weljont a-greiz-holl kalz gouleier par da danioù hag etevioù pell er su e Dale dirazo.

"Emaint erru !" a c'halvas Balin. "Ha bras-meurbet eo o c'hamp. Sur a-walc'h int deuet dre ziv c'hlann ar stêr pa oa an noz o serriñ."

Nebeut e kouskas ar gorrien en noz-se. Glas e oa ar beure c'hoazh pa weljont ur strollad o tostaat. A-ziadrek o moger e sellent outo o sevel dre an

draoñienn hag o pignat gorrek. Dizale e c'halljont gwelet e oa en o zouez koulz tud eus al lenn armet evel pa vije brezel ha gwaregerion elfat. En diwezh, ar re a oa er penn anezho a bignas gant ar reier disac'het hag a zeuas war wel e laez al lamm-dour ; ha souezhet-bras e voent pa weljont ar poull dirazo hag an nor sparlet gant ur vogeriad mein nevez-benet.

Pa oant en o sav aze o tiskouez al lec'h gant o biz hag o komz an eil re ouzh ar re all e hopas Thorin warno : "Piv oc'h-c'hwi," a c'halvas gant ur vouezh kreñv-tre, "zo o tont evel pa vije brezel betek dorioù Thorin ab Thrain, Roue dindan ar Menez, ha petra a fell deoc'h ?"

Ne respontjont ger avat. Darn anezho a zistroas prim, hag ar re all, goude bout chomet o parañ o selloù war an Nor hag he difennoù e-pad ur frapadig, a yeas dizale d'o heul. En deiz-se e voe dilec'hiet ar c'hamp betek tu reter ar stêr, dres etre divrec'h ar Menez. Ar reier a heklevas neuze gant mouezhioù ha kanoù, evel ma n'o devoa ket graet gwerso. Son telennoù an elfed ha sonerezh c'hwek a oa ivez ; ha pa oa an heklev anezho o sevel daveto e hañvale yenijenn an aer bout tommoc'h, ha c'hwezh gwan bleunioù ar c'hoadegi o tigeriñ en nevezamzer a zeue betek enno.

Bilbo neuze en devoe c'hoant bras da dec'hel diouzh ar c'hreñvlec'h teñval ha da gemer perzh el levenez hag er festoù tro-dro d'an tantadoù. Lod eus ar gorrien yaouankañ e tride o c'halon ivez, ha mouslavaret a rejont e vijent bet plijet o welet an traoù o treiñ en un doare all hag o tegemer hevelep tud evel mignoned ; met moulbenniñ a reas Thorin.

Neuze e tegasas ar gorrien o-unan telennoù ha binvioù-seniñ bet adtapet diwar bern an teñzor,

hag e sonjont da wellaat e imor ; met o c'han ne oa ket unan elfat, ha heñvel-tre e oa ouzh an hini o devoa kanet pell a oa e toullig-hobbit Bilbo :

*Dindan ar Menez teñval hag uhel,*
*Ar Roue zo deuet en e gastell !*
*E enebour zo marv, ar Preñv Garv,*
*Hag e enebourion da virviken a gouezho heñvel.*

*Hir eo ar goaf, ar c'hleze zo lemmet,*
*Prim eo ar saezh, an Nor zo kreñvaet ;*
*Dispont eo ar c'hadour a ziwall an aour ;*
*Biken ken ne vo ar gorrien gaouiet.*

*An hengorrien a reas strobinelloù galloudus,*
*Tra ma oa morzholioù o kouezhañ evel kleier hesonus*
*El lec'hioù donañ, ma vez traoù teñval o hunañ,*
*E salioù kleuz dindan ar menezioù a-us.*

*War kelc'hennoù arc'hant e rolljont*
*Gouloù ar stered, war kurunennoù e lakajont*
*Tan an aerouant, diwar orjal kordigellet*
*Son an telennoù a dennjont.*

*Ur wezh c'hoazh emañ dieubet kador-roue ar menez !*
*A dud kantreer, selaouit ar gourc'hemenn ! Olole !*
*Deuit gant hast ! Deuit gant hast ! A-dreuz an drast !*
*Ezhomm a vignoned hag a gerent en deus ar roue.*

*Gelver a reomp bremañ dreist ar menez yen,*
*"Distroit d'ar mougevioù hen !"*
*Ar Roue zo o c'hortoz amañ e toull an Nor gloz,*
*Leun e zaouarn ag aour hag a skedvein.*

*Deuet eo ar roue d'e gastell*
*Dindan ar Menez teñval hag uhel.*

*Ar Preñv Garv zo lazhet ha marv,*
*Hag hon enebourion da viruiken a gouezho heñvel !*

Plijet e voe Thorin gant ar ganaouenn-mañ evit doare, ha mousc'hoarzhin ha reas en-dro ha dont drantoc'h-drantañ ; ha kregiñ a reas da jediñ an hed d'ar Runioù Houarn ha pegeit e oa ret gortoz kent ma tizhje Dain ar Menez Distro, mard oa loc'het diouzhtu p'en devoa bet ar gemennadenn. Digalonekaet e voe Bilbo avat, koulz en abeg d'ar ganaouenn ha d'ar c'hendiviz : re vrezelek e oa ar son anezho.

Abred antronoz e voe gwelet ur strollad goafeion o treuziñ ar stêr hag o sevel gant an draoñienn. Banniel gwer Roue an Elfed ha banniel glas al Lenn a oa ganto, ha kerzhet war-raok a rejont betek ma voent en o sav krak dirak moger an Nor.

Adarre e hopas Thorin warno gant ur vouezh kreñv : "Piv oc'h-c'hwi, a zeu armet evit ar brezel betek dorioù Thorin ab Thrain, Roue dindan ar Menez ?" Respontet e voe dezhañ ar wezh-mañ.

Un den mentet-uhel a yeas war-raok, du e vlev ha teñval e zremm, hag a huchas : "Ho saludiñ, Thorin ! Perak en em gaeit evel ul laer en e doull ? N'omp ket enebourion c'hoazh, ha laouen omp ouzh ho kwelet bevoc'h eget na soñje dimp. Ne oamp ket en engortoz a gavout den bev ebet amañ pa oamp o tont ; met bremañ p'hon eus kejet ez eus peadra da gendivizout ha da zelc'her kuzul."

"Piv oc'h-c'hwi, ha petra e vije danvez ar c'hendiviz ?"

"Bard eo ma anv, ha dre ma dorn e voe an aerouant lazhet hag ho teñzor digabestret. Ha n'eo ket un danvez a vern ouzhoc'h ? Pelloc'h ez on-me pennhêr Girion a Zale dre lignez eeun, hag e-touez ho teñzor emañ ul lodenn vras eus pinvidigezh e

gastilli ha kêrioù, a oa bet laeret gant Smaug. Ha n'eo ket kement-se un danvez e rankjemp komz war e zivout? Ouzhpenn-se, Smaug e-kerzh e emgann diwezhañ en deus distrujet annezioù tud Esgaroth, ha servijour o Mestr on-me c'hoazh. Komz en e anv a rafen, ha goulenn deoc'h ha soñjet hoc'h eus e glac'har ha reuzidigezh e bobl. Skoazell hoc'h eus bet diganto en ho tienez, ha rivin nemetken o deus bet drezoc'h d'o digoll betek-henn, daoust ma ne oa ket bet rakjedet ganeoc'h hep mar."

Reizh ha gwirion e oa ar c'homzoù-se, evito da vout distaget en un doare lorc'hus ha rust ; ha Bilbo e soñje dezhañ e anzavje Thorin diouzhtu petore reizh a oa enno. Ne oa ket en engortoz, evel-just, a zen ebet da gounañ e oa gantañ e-unan-penn e oa bet dizoloet al lec'h gwan e korf an aerouant ; ha ker mat all e oa, rak den n'er greas nepred. Met ivez n'en devoa lakaet e penn-kont nag ar galloud a vez gant an aour bet gwiret e-pad pell gant un aerouant, na kalonoù ar gorrien. Eurvezhioù hir en devoa Thorin tremenet en teñzor en devezhioù kent, ha bras e oa ar c'hoant anezhañ en e askre. Daoust ma'z eo an Arkenvaen pergen e oa bet o klask en devoa dalc'het ur sell war kalz traoù marzhus all a oa aze, gwiadet enno eñvorennoù hen eus labourioù ha glac'haroù e ouenn.

"Emaoc'h o lakaat ho kwashañ krog da ziwezhañ ha da bouezusañ," a respontas Thorin. "Den n'en deus gwir ebet war teñzor ma fobl war zigarez ma vije bet tennet ivez e vuhez pe e annez digantañ gant Smaug en devoa e laeret diganimp. An teñzor ne oa ket dezhañ, ne zle ket e zrougoberioù bout kompezet gant ul lodenn anezhañ. Ez-reizh e vo paeet priz ar marc'hadourezhioù hag ar skoazell

hor boa bet digant tud al Lenn — e koulz hag e kentel. *Netra* ne roimp avat, ha pa vije gwerzh ur choanenn zoken, diwar gourdrouz an nerzh. Keit ha ma vo ur strollad armet dirak hon dorioù e sellimp ouzhoc'h evel ouzh enebourion ha laeron.

“Mennet on da c'houlenn ouzhoc'h pe lodenn eus o hêrezh ho pije-c'hwi paeet d'hor c'herent mard ho pije kavet an teñzor diziwall ha ni drouklazhet.”

“Reizh eo ar goulenn,” a eilgerias Bard. “N'oc'h ket marv avat, ha laeron n'omp ket. Pelloc'h hag en tu-hont d'ar reizh e c'hell ar binvidion magañ truez ouzh an ezhommeion o devoa o skoazellet pa oant tavantek.”

“Kendivizout ne rin ket, evel ma'm eus lavaret, gant tud armet dirak ma dor. Ne rin ket kennebeut gant pobl roue an Elfed, a gounan gant nebeut a vadelezh. Lec'h ebet n'o devo er vreutadenn-mañ. Kerzhit alemañ bremañ kent ma nijfe hor saezhoù ! Ha mard ho pije c'hoant da gomz ganin adarre, adkasit da gentañ al lu elfat d'ar goadeg zo e annez, ha distroit da c'houde, lakaet ho armoù war an douar kent tostaat d'an treuzoù !”

“Ma mignon eo roue an Elfed, ha skoret en deus tud al Lenn en o dienez, daoust ma n'o devoa gwir ebet warnañ estreget hini ar vignoniezh,” a respontas Bard. “Amzer a roimp deoc'h da geuziñ d'ho komzoù. Dastumit ho furnez kent hon distro !” Loc'hañ kuit a reas goude-se, ha distreiñ d'ar c'hamp.

A-raok ma vije kalz eurvezhioù aet hebiou e tistroas an dougerion bannieloù, ha trompilherion a zeuas war-raok hag a sonas :

“En anv Esgaroth hag ar Goadeg,” a huchas unan, “da Dhorin ab Thrain Dervskoed, a lavar bout Roue dindan ar Menez, e komzomp hag e c'hourc'hemennomp soñjal mat en arc'hadurioù zo

bet erbedet, pe disklêriet e vo bout hon enebour. Un daouzekvedenn da nebeutañ eus an teñzor a roio da Vard, evel lazher an aerouant ha pennhêr Girion. Diwar al lodenn-se e kemero Bard e-unan perzh e skoazell Esgaroth ; met mar fellje da Dhorin kaout mignoniezh ha doujañs douaroù an ardremez, evel m'o devoa e hendadoù gwerso, neuze e roio ivez un tamm eus e beadra evit frealziñ tud al Lenn."

Neuze e tapas Thorin krog en ur wareg gorn hag e tennas ur saezh war-du ar c'homzer. Sankañ en e skoed a reas ha chom eno, kren ennañ.

"Pa'z eo kement-mañ ho respont," a huchas en distro, "e tisklêriañ seziz war ar Menez. N'en kuitaot ket kent m'ho pezo diouzh ho tu galvet evit ma vo arsav ha kendiviz. Arm ebet ne zougimp enepdoc'h, hogen ho lezel a reomp gant ho aour. Kement-se a c'hellit debriñ, mar karit !"

Gant se ez eas ar gannaded kuit buan, hag ar gorrien a voe lezet da soñjal en o stad. Ken didrugar e oa deuet Thorin ma n'o devije ket ar re all kredet kavout fazi pe fazi en e emzalc'h, zoken mar bije fellet dezho en ober ; e gwirionez avat e hañvale an darn vuiañ anezho bout a-du gantañ — war-bouez Bombur tev kozh marteze, ha Fili ha Kili. Bilbo, evel-just, a ziveule a-grenn an doare ma troe ar c'hoari. Aet og gant ar Menez e oa aet da neuze, ha bout sezizet ennañ ne oa tamm ebet diouzh e c'hrad.

"Flaer an aerouant zo c'hoazh e pep lec'h amañ," a c'hrozmolas dezhañ e-unan, "ha kleñvel a ran diwarnañ. Ha krog eo *cram* da begañ ouzh ma c'horzailhenn end-eeun."

*Pennad XVI*

# UL LAER EN NOZ

Gorrek ha gant skuizhder e tremene an devezhioù bremañ. Kalz eus ar gorrien a gase o amzer o verniañ hag o renkañ an teñzor ; ha setu ma komzas Thorin eus an Arkenvaen, ha m'o broudas taer d'e glask e pep korn.

"Rak Arkenvaen ma zad," emezañ, "a dalv muioc'h eget ur stêriad aour, ha dreist gwerzh eo evidon-me. Ar maen-se a viran evidon a-douez an teñzor en e bezh, ha ma dial am befe diwar-goust den pe zen er c'havfe hag er c'huzhfe."

Bilbo a glevas ar c'homzoù-se hag aon a grogas ennañ, pa glaskas gouzout petra a c'hoarvezje mar bije kavet ar maen — paket en ur c'hozh berniad pilhonoù a dalveze da c'houbenner dezhañ. Ne gomzas ket diwar e benn koulskoude, rak tra ma kreske enoe an devezhioù e oa deuet deroù ur raktres en e bennig.

E-pad ur pennad amzer e oa kendalc'het an traoù evel-se, pa zeuas gant ar brini ar c'heloù ma oa Dain ha muioc'h eget pemp kant korr war-hed daou zevezh kerzhet pe war-dro eus Saon, o tont a-herr eus ar Runioù Houarn er Biz.

"Ne c'hellont ket avat tizhout ar Menez hep bout gwelet," eme Roäk, "hag aon am eus e vije emgann en draoñienn. N'eo ket mat an disentez-mañ da'm soñj. Evito da vout tud c'harv n'int ket moarvat evit bout trec'h war an armead zo ouzh ho argadiñ ; ha zoken pa vijent, petra a c'hounezot ? Ar goañv

hag an erc'h zo o teredek war o lerc'h. Penaos e viot maget hep mignoniezh ha youl vat tud an ardremez ? Ho marv e vo an teñzor hep mar, daoust d'an aerouant bout aet da get !"

Divrall e chomas Thorin avat. "An dud hag an elfed a vo dantet ivez gant ar goañv hag an erc'h," emezañ, "ha sur a-walc'h e vo diaes dezho gouzañv o annez er gouelec'h. Gwelloc'h e vo o imor marteze evit kendivizout, gant ma mignoned adrezo hag ar goañv warno."

En noz-se e reas Bilbo e soñj. Du ha diloar e oa an oabl. Kerkent ha ma voe noz du anezhi ez eas betek ur c'horn eus ur sal ziabarzh dik a-dreñv an nor hag e tennas diouzh e roltad ur gordenn, hag ivez an Arkenvaen paket en ur bilhenn. Neuze e pignas betek laez ar voger. Bombur hepken a oa eno, rak e dro e oa da c'hedal, hag ur gedour hepken a veze dalc'het gant ar gorrien bep tro.

"Yen-sklas eo anezhi !" eme Vombur. "Me 'garje kaout amañ un tantad evel an hini o deus er c'hamp !"

"Tomm a-walc'h eo anezhi en diabarzh," eme Vilbo.

"Sur a-walc'h ; met hollret eo din chom amañ betek hanternoz," a c'hrozmolas ar c'horr tev. "Doanius eo an istor penn-da-benn. N'eo ket ez afen da enebiñ ouzh Thorin, kresket e varv hiroc'h bepred ; a-viskoazh eo bet ur c'horr reut e c'houzoug avat."

"N'eo ket ker reut ha ma divhar," eme Vilbo. "Skuizh on aet gant diri ha trepasoù maen. Kalz a rofen evit santout geot dindan ma bizied-treid."

"Kalz a rofen evit santout un died kreñv em c'horzailhenn, hag evit ur gwele blot goude ur goan vat !"

"Ar re-se ne c'hallan ket reiñ deoc'h, keit ha ma vo seziz. Met pell zo ne'm eus ket gedet, hag ho tro

a gemerin, mar fell deoc'h. N'eus tamm kousk ennon fenoz."

"Ur paotr mat zo ac'hanoc'h, Ao. Sac'heg, ha laouen e tegemerin ho kinnig. Dihunit-me da gentañ mard eus tra pe dra heverk avat ! Em gourvez e vin er sal ziabarzh war an tu kleiz, nepell alemañ."

"Kit kuit !" eme Vilbo. "Da hanternoz e viot dihunet ganin, ha dihuniñ ar gedour kentañ a c'hellot ober."

Kerkent ha Bombur aet kuit e wiskas Bilbo e walenn, e stardas e gordenn, e riklas betek traoñ ar voger hag e steuzias. War-dro pemp eurvezh a chome gantañ. Kousket a raje Bombur (forzh pegoulz e c'halle kousket, hag abaoe an darvoudenn er goadeg e veze atav o klask adtapout an hunvre gaer en devoa graet eno) ; hag o labourat gant Thorin e oa an holl re all. Sur a-walc'h ne zeuje hini, ha pa vije Fili pe Gili, betek ar voger a-raok ma vije o zro.

Teñval-sac'h e oa anezhi, ha dianav dezhañ e oa an hent goude m'en devoa kuitaet ar wenodenn nevez-c'hraet ha ma oa diskennet betek naoz izelañ ar stêr. En diwezh en em gavas er pleg ma oa ret dezhañ treuziñ an dour evit skeiñ war-du ar c'hamp, evel ma felle dezhañ ober. Bas e oa ar froud eno, met ledan end-eeun, ha diaes e oa d'an hobbit bihan e roudouziñ en deñvalijenn. Tost treuzet en devoa pa riklas e droad war ur maen ront ha plaouf ! kouezhañ a reas en dour yen. A-vec'h ma oa pignet war ar c'hlann all, en ur gridienniñ hag en ur skopitellat, ma teuas elfed en duder gant leterniοù skedus ha ma klaskjont abeg an trouz.

"Ur pesk ne oa ket !" eme unan. "Ur spier zo dre amañ. Kuzhit ho kouleier ! Eñ eo a vo skoazellet ganto kentoc'h egedomp, mard eo ar c'hrouadur iskis-se a lavarer bout o mevel."

“Mevel, e gwirionez !” a c’hrozmolas Bilbo ; hag a-greiz e c’hrozmoladenn e strevias kreñv, ha kerkent en em vodas an elfed war-du an trouz.

“Grit gouloù !” emezañ. “Amañ ’maon, mar fell deoc’h ma zapout !” ha diwiskañ e walenn a reas, ha dont war wel a-ziadreñv ur roc’hell.

Buan e tapjont krog ennañ, en desped d’o souezh. “Piv oc’h-c’hwi ? Ha hobbit ar gorrien zo ac’hanoc’h ? Petra emaoc’h oc’h ober ? Penaos ez oc’h aet ker pell hebiou hor gedourion ?” a c’houlennjont an eil goude egile.

“Bilbo Sac’heg on-me,” a respontas, “keneil Thorin, mar fell deoc’h gouzout. Mat ez anavan ho roue dre ar gwel anezhañ, daoust ma ne’m anav ket dre e sell marteze. Bard avat en devo soñj ac’hanon, ha Bard eo e fell din gwelet pergen.”

“Evit gwir !” emezo, “ha petra eo ho c’hoari ?”

“Petra bennak ma ve, ouzhin-me e sell kementse, ma elfed vat. Met mar fell deoc’h distreiñ biken d’ho koadegi-c’hwi eus al lec’h yen ha dic’hoarzhmañ,” a eilgerias en ur gridienniñ, “ma c’has a reot prim betek un tantad, ma c’hellin sec’hiñ — ha goude-se em lezot da gomz d’ho pennoù ken abred ha ma c’haller. Ne chom nemet un eurvezh pe ziv ganin.”

Setu penaos e c’hoarvezas ma voe Bilbo, un div eurvezh bennak goude e dec’hadenn diouzh an Nor, en e goazez e-kichen un tantad tomm e-tal un deltenn vras, ha ma voe koulz roue an Elfed ha Bard en o c’hoazez eno ivez, o selloù ranell paret warnañ. Un nevezenti e oa evito gwelet un hobbit gwisket gant un hobregon elfek ha dambaket en ur pallenn kozh.

“E gwirionez, gwelet a rit,” e oa Bilbo o lavaret en e wellañ doare kenwerzhel, “dic’hallus eo an

traoù. Me zo skuizh gant an istor en e bezh. C'hoant am eus da vout distro er Gornaoueg em bro-me, ma vez muioc'h a boell gant an dud. Un deur am eus en afer-se avat — ur bevarzekvedenn, pa lavarin resis, hervez ul lizher a gred din bout miret, dre eurvad." Eus unan eus chakodoù e chupenn gozh (a zouge c'hoazh war e jakoun) e tennas lizher Thorin, joget ha pleget-start, al lizher a oa bet lakaet dindan an horolaj war e dumenn e miz Mae !

"Ur bevarzekvedenn *eus ar gounid*, merkit mat," a gendalc'has. "Emskiant on a gement-se. Evidon-me, tuet-frank on da sellet aketus ouzh pep hini eus ho arc'hadurioù, ha da lemel ar pezh zo reizh diouzh ar sammad kent ober ma goulenn-me. Evelato, n'anavit ket Thorin Dervskoed ker mat ha ma ran-me bremañ. Me a lavar deoc'h, mennet-mat eo da chom azezet war ur berniad aour ha da vervel gant an naon keit ha ma viot azezet amañ."

"Ma, lezomp-eñ d'ober !" a lavaras Bard. "Ur sod eveltañ a zellez mervel gant an naon."

"Gwir a lavarit," eme Vilbo. "Kompren a ran ho savboent. A-hend-all emañ ar goañv o tostaat buan. Dizale ho pezo erc'h ha petra c'hoazh, ha diaes e vo ar pourveziñ — evit elfed zoken, war a gredan. Diaesterioù all a vo ivez. Ha n'hoc'h eus ket klevet a-zivout Dain ha korrien ar Runioù Houarn ?"

"Hag hon eus, pell zo ; petra en deus d'ober ganimp avat ?" a c'houlennas ar roue.

"Me 'soñje din ivez. Gwelet a ran em eus ditouroù n'emaint ket en ho kerzh. Dain, a c'hallan lavaret deoc'h, zo bremañ daou zevezh-kerzhet ac'hann, ha pemp kant korr da vihanañ zo gantañ — un darn vat anezho o deus tapet skiant-prenet er brezelioù euzhus etre korrien ha gobilined,

hoc'h eus hep mar klevet diwar o fenn. Trubuilh bras a c'hell c'hoarvezout p'em gavint."

"Perak emaoc'h o lavaret kement-se dimp ? Hag o trubardiñ ho mignoned emaoc'h, pe ouzh hor gourdrouz ?" a c'houlennas Bard en un doare rust.

"Bard kaezh !" a wic'has Bilbo. "Na vezit ket ker prim da gounnariñ ! Biskoazh n'em eus kejet ouzh tud ken disfizius ! Emaon o klask pellaat an trubuilhoù diouzh ar re zo e-barzh ar c'hoari, tra ken. Ur c'hinnig a rin-me deoc'h bremañ."

"Klevomp !" emezo.

"Sellet a c'hellit ober !" emezañ. "Setu-eñ !" ha tennañ an Arkenvaen er-maez a reas, hag e zispakañ.

Roue an Elfed e-unan, e oa e zaoulagad boas ouzh traoù marzhus ha kenedus, a yeas en e sav diwar e souezh. Bard zoken a baras e selloù bamet warnañ, dilavar. Evel pa vije bet leuniet ur voul gant sklêrijenn al loar ha dalc'het er vann dirazo en ur roued gwiadet diwar asked stered revet e oa.

"Arkenvaen Thrain eo kement-mañ," eme Vilbo, "Kalon ar Menez eo ; ha kalon Thorin eo ivez. Dreist gwerzh ur stêriad aour eo e dalvoudegezh evitañ. Deoc'h en e roan. Ho skoazellañ a ray pa viot o varc'hata." Bilbo neuze, n'eo ket hep ur gridienn, n'eo ket hep ur selladenn a hiraezh, a astennas ar maen marzhus da Vard, ha hemañ en dalc'has en e zaouarn, evel pa vije trellet e zaoulagad.

"Met penaos eo deoc'h evit ma c'hallfec'h e reiñ ?" a c'houlennas en diwezh gant ur striv.

"Hama... !" eme an hobbit, diaes an tamm anezhañ. "N'eo ket din resis-resis ; met, ac'hanta, mennet on d'e lakaat e mentel ouzh ma holl wirioù, kompren a rit. Ur c'hwiblaer zo ac'hanon marteze — pe evel-se e reont ac'hanon ; evidon-me,

biskoazh n'on bet unan gwirion em c'hreiz — met unan onest on, me gred din, mui pe vui. Bezet pe vezet, emaon o vont da zistreiñ bremañ, hag ar gorrien a c'hell ober din ar pezh a garint. Spi am eus e talvezo deoc'h d'un dra bennak."

Roue an Elfed a sellas ouzh Bilbo gant ur souezh nevez. "Bilbo Sac'heg !" emezañ. "Dellezekoc'h oc'h da zougen hobregon ar vaeled elfat eget kalz eo bet kenedusoc'h o neuz ennañ. Me 'garje gouzout avat hag ali ganin e vo Thorin Dervskoed war ar c'hraf-se. Hiroc'h a ouzon a-zivout ar gorrien dre vras eget ma rit marteze. Hoc'h aliañ a ran da chom en hon touez, hag amañ e viot doujet ha teir gwezh deuet-mat."

"Trugarez vras deoc'h a wir galon," eme Vilbo gant ur stouadenn. "Ne gred ket din avat ez eo dereat dilezel ma mignoned evel-se, goude kement all a enkadennoù hon eus treuzet a-gevret. Ha ma ger am eus roet da zihuniñ Bombur gozh da hanternoz, ivez ! Gwir eo e rankan mont kuit, ha buan."

Netra a gement a lavarjont ne voe evit e herzel ; un ambrougadenn a voe roet dezhañ neuze, ha pa oa o vont e voe saludet enorus gant ar roue ha gant Bard. Pa oant o treuziñ ar c'hamp e savas ur c'hozhiad, paket en ur vantell deñval, a-zirak dor un deltenn ma oa en e goazez hag e teuas daveto.

"Kaerat taol, Ao. Sac'heg !" emezañ en ur reiñ ur palvad war kein Bilbo. "Bepred e vez muioc'h a zanvez ennoc'h eget ma vezer engortoz !" Gandalf e oa.

Evit ar wezh kentañ abaoe meur a zevezh e voe Bilbo laouen evit gwir. Ne oa amzer ebet avat evit an holl c'houlennoù e felle dezhañ ober war an tomm.

"Ur mare zo da bep tra ! " eme C'handalf. "Emañ an traoù o tostaat d'o dibenn bremañ, nemet e

vijen faziet. Ur maread displijus zo krak e-tal deoc'h ; mirit ho kalon avat ! *Marteze* e vo mat an traoù evidoc'h. Keleier zo e go ha n'int ket bet klevet gant ar brini zoken. Nozvezh vat deoc'h !"

Prederiet met frealzet an tamm anezhañ e hastas Bilbo. Hentet e voe betek ur roudouz ha kaset dic'hleb d'an tu all, ha goude-se e kimiadas diouzh an elfed hag e savas gant evezh betek an Nor. Ur skuizhder bras a oa krog da c'hounit warnañ ; met ur predad mat kent hanternoz e oa pa bignas gant ar gordenn — a oa c'hoazh el lec'h m'en devoa he lezet. He diskoulmañ a reas hag he c'huzhat, goude-se ez azezas war ar voger hag e klaskas gouzout gant anken petra a oa o vont da c'hoarvezout.

Da hanternoz e tihunas Bombur ; ha neuze en em damolodas d'e dro en e gorn, hep selaou trugarezioù ar c'horr kozh (pa grede dezhañ ne oa ket gwall zellezek anezho). Dizale e voe kousket-don, ankounac'haet gantañ e holl drubuilhoù betek ar beure. E vioù ha kig-sall e oa o hunvreal e gwirionez.

*Pennad XVII*

# Tarzhadenn ar C'hoabr

Abred antronoz e sonas an trompilhoù er c'hamp. Dizale e voe gwelet ur reder digenvez oc'h hastañ a-hed ar wenodenn strizh. Nepell diouzh dor ar gorrien e chomas a-sav hag e hopas warno, o c'houlenn ha Thorin a selaouje ur bagad kannaded all neuze, pa oa bet keleier nevez ha pa oa kemmet an traoù.

"Dain eo sur a-walc'h !" eme Dhorin pa glevas. "Avel o devo bet eus e zonedigezh. Me 'soñje din e vije kemmet o imor ! Roit urzh dezho da zont a-nebeut ha diarm, ha selaou a rin," a hopas d'ar c'hannad.

War-dro kreisteiz e voe gwelet bannieloù ar Goadeg hag al Lenn o vout douget war-raok adarre. Ur strollad ugent den a oa o tostaat. E deroù an hent strizh e tilezjont ar c'hlezeoù hag ar goafioù, ha ez ejont war-du an Nor. Prederiet an tamm anezho e welas ar gorrien e oa en o zouez koulz Bard ha roue an Elfed, dirazo ur c'hozhiad paket en ur vantell gabellek a zouge ur pikol skrin koad rizennet a houarn.

"Ho saludiñ, Thorin !" eme Vard. "Ha digemm eo hoc'h emzalc'h ?"

"Un nebeud heolioù o sevel hag o kuzhat ne lakaont ket ma emzalc'h da gemmañ," a respontas Thorin. "Ha d'ober goulennoù didalvez din ez oc'h deuet ? N'eo ket al lu elfat aet kuit c'hoazh, evel ma'm boa gourc'hemennet ! En aner e teuit da

gendivizout ganin keit ha ma ne vo ket sentet ouzhin."

"Hag un dra bennak zo e lezfec'h un tamm eus ho aour evitañ ?"

"Netra a gement a c'hallfe bout kinniget ganeoc'h pe gant ho mignoned."

"Hag Arkenvaen Thrain ?" emezañ, ha d'an ampoent e tigoras ar c'hozhiad an arc'h hag e talc'has ar maen prizius er vann. Lammat a-ziwar e zaouarn a reas ar gouloù, skedus ha gwenn er beure.

Tevel trumm a reas Thorin neuze diwar e souezh hag e strafuilh. Den ne gomzas e-pad un hir a bredad.

En diwezh e torras Thorin an tav, ha fetis e oa e vouezh gant ar gounnar. "Da'm zad e oa ar maen-se, ha din eo," emezañ. "Perak e prenfen ar pezh zo din ?" Ar c'hoant-gouzout a voe trec'h warnañ avat, ha kendelc'her a reas : "Met pe dre zarvoud emañ hêrezh ma ziegezh en ho kerzh — mard eus ezhomm ag ober hevelep goulenn da laeron ?"

"Laeron n'omp ket," a eilgerias Bard. "Daskoret e vo ho tanvez deoc'h en eskemm ouzh hon danvez."

"Pe dre zarvoud emañ en ho kerzh ?" a yudas Thorin, ar gounnar o kreskiñ ennañ.

"Ganin-me eo bet roet dezho !" a wic'has Bilbo, a oa o teuler selloù dreist ar voger, braouac'het an tamm anezhañ d'an ampoent.

"C'hwi ! C'hwi !" a huchas Thorin en ur dreiñ war-du ennañ hag en ur dapout krog ennañ gant e zaouarn. "Hobbit reuzeudik ac'hanoc'h ! Tammig… c'hwiblaer ac'hanoc'h !" a c'harmas dre ziouer a c'herioù, hag eñ ha hejañ Bilbo gaezh evel pa vije ul lapin.

"Dre varv Durin ! Me 'garje e vije Gandalf amañ ! Ra vo milliget evit bout ho tibabet ! Ra weñvo e varv ! Evidoc'h-c'hwi, stlapet d'ar reier e

viot ganin !" a yudas, hag eñ ha dibradañ Bilbo a-bouez e zivrec'h.

"Paouezit ! Sevenet eo ho het !" eme ur vouezh. Kozhiad e skrin a lamas e gabell hag e vantell. "Amañ emañ Gandalf ! Ha dik e koulz, war a hañval. Mar n'eo ket ma C'hwiblaer diouzh ho krad, lezit-eñ dibistig, me ho ped. Lakait-eñ war al leur, ha selaouit da gentañ ar pezh en deus da lavaret !"

"Kenwallerion eo an holl ac'hanoc'h, war a welan !" eme Dhorin en ur lezel Bilbo da gouezhañ war kern ar voger. "Biken ken ne rin marc'had gant hudour pe hudour pe gant e vignoned. Petra hoc'h eus da lavaret, c'hwi diskennad razhed ?"

"Ma Doue 'ta ! Ma Doue !" eme Vilbo. "Displijuskenañ eo kement-se holl, hep mar. Sur a-walc'h hoc'h eus soñj bout lavaret e c'helljen dibab ma fevarzekvedenn-me ! Marteze on chomet re dost d'ho kerioù — lavaret ez eus bet din e vez a-wezhioù ar gorrien sevenoc'h dre o c'homzoù eget dre o oberoù. Un amzer zo bet, evelato, ma tiskouezec'h soñjal e oan bet ag un dalvoudegezh bennak. Diskennad razhed, e gwirionez ! Hag evel-se eo e chomit, c'hwi hag ho tiegezh, em gour-c'hemenn evel ma oa bet grataet din, Thorin ? Lakait em eus graet gant ma lodenn hervez ma c'hoant, ha lezit da vont !"

"Hag e rin," eme Dhorin, teñval e benn. "Hag ho lezel a rin da vont — ha ra ne gejimp biken ken !" Treiñ a reas goude-se, ha komz dreist ar voger. "Trubardet on," emezañ. "Gant gwir abeg ez eus bet divinet ne c'halljen ket mirout ag adprenañ an Arkenvaen, anezhañ teñzor ma ziegezh. Ur bevarzekvedenn eus aour hag arc'hant an teñzor a roin evitañ, anez kontañ ar mein prizius ; met d'al lodenn bet grataet d'an trubard-mañ e talvezo

kement-se, ha gant ar gopr-se e yelo kuit, hag e rannañ a c'hellot evel ma karot. Dister e vo e lod, hep mar. Kemerit-eñ, mar fell deoc'h e vevfe ; ha tamm mignoniezh eus ma ferzh ned a gantañ."

"Diskennit davet ho mignoned !" emezañ da Vilbo, "pe stlapet d'an traoñ e viot ganin."

"Hag an aour hag an arc'hant ?" a c'houlennas Bilbo.

"Da heul e yelo kement-se, hervez an emglev a vo," emezañ. "Diskennit !"

"Ganimp e chomo ar maen betek neuze !" a huchas Bard.

"N'eus ket ur gwall skedus a Roue dindan ar Menez ac'hanoc'h," eme C'handalf. "Met kemmañ a c'hell an traoù ober c'hoazh."

"Gwir a lavarit," eme Dhorin. Ha ker kreñv e oa ar strafuilh bet degaset gant an teñzor ennañ ma oa end-eeun o klask gouzout ha ne c'hellje ket, gant harp Dain, adtapout an Arkenvaen en ur zelc'her ar rann eus ar gopr.

Ha neuze e voe Bilbo bannet dreist ar voger, ha mont a reas kuit gant netra evit e drubuilhoù, warbouez an hobregon a oa bet roet dezhañ gant Thorin end-eeun. Meur a gorr a santas mezh ha truez en e galon ouzh e welet o vont kuit.

"Kenavo !" a huchas dezho. "Marteze e kejimp adarre evel mignoned !"

"Kerzhit kuit !" a yudas Thorin. "Mailh zo warnoc'h, zo bet fardet gant ma fobl, ha re vat int evidoc'h. Ne c'hellont ket bout toullet gant saezhoù ; met mar ne hastit ket e flemmin ho treid reuzeudik. Bezit prim neuze !"

"Goustadikoc'h !" eme Vard. "Betek warc'hoazh a roimp deoc'h. Da greisteiz e vimp distro, da welet ha degaset hoc'h eus al lodenn eus an teñzor zo da vout eskemmet ouzh ar maen. Mard eo kement-se

graet hep ruilhoù ez imp kuit, ha d'ar Goadeg e tistroio lu an Elfed. Da c'hortoz, kenavo !"

War-se e tistrojont d'ar c'hamp ; met Thorin a gasas kannaded dre Roäk evit kontañ da Zain ar pezh a oa c'hoarvezet, hag evit e aspediñ da zont a-dizh gant ar brasañ evezh.

Tremen a reas an devezh-se hag an nozvezh war e lerc'h. Antronoz e troas an avel d'ar gornaoueg, ha teñval ha hurennek e oa an aer. Abred e oa anezhi c'hoazh pa voe klevet un huchadenn er c'hamp. Rederien a zeuas da gemenn e oa un armead korrien deuet war wel a-dro da gentrell reterel ar Menez hag e oa o skeiñ a-dizh war-du Dale. Erruet e oa Dain. Tizh en devoa sanket a-hed an nozvezh, hag abretoc'h eget ne oant en engortoz e oa deuet warno neuze. Pep hini eus e dud a oa gwisket gant ur jakoun dir a dape betek e zaoulin, ha goloet e oa e zivesker gant loeroù o mailhoù graet diwar ur metal tanav ha gwevn, ar rin micherel anezhañ o vout gant poblad Dain hepken. Kreñv-kenañ eo ar gorrien e-keñver o ment, hogen kreñv e oa an darn vuiañ eus ar gorrien-se, evit korrien zoken. Pigelloù pounner a embregent gant o daouarn en emgannoù ; met pep hini anezho en devoa ivez ur c'hleze berr ha ledan ouzh e gostez, hag ur skoed ront stlapet war e gein. Forc'hek ha plañsonet e oa o barv, ha sanket en o gourizoù. Houarn e oa o bonedoù ha houarn e oa o botoù, ha rust e oa o dremmoù.

An trompilhoù a c'halvas an dud hag an elfed d'o armoù. Dizale e voe gwelet ar gorrien o sevel a-dizh gant an draoñienn. Un ehan a rejont etre ar stêr hag ar pikern reterel ; un nebeud anezho avat a gendalc'has da vont, a dreuzas ar stêr hag a dostaas d'ar c'hamp ; hag eno e tilezjont o armoù

hag e savjont o daouarn er vann da arouezian̄ ar peoc'h. Bard a yeas er-maez daveto, ha Bilbo a yeas gantañ.

"Gant Dain ab Nain emaomp kaset," emezo pa voent aterset. "Emaomp o tifreañ davet hor c'herent zo er Menez, peogwir hon eus desket ez eus a-nevez eus ar rouantelezh hen. Met piv oc'h-c'hwi, zo er gompezenn evel enebourion dirak mogerioù difennet?" Anat deoc'h e talveze ar c'homzoù-se, er yezh seven ha divoaziet un tamm a vez arveret en hevelep degouezh, kement ha "N'hoc'h eus netra d'ober amañ. Emaomp o vont gant hon hent, roit tremen neuze pe vrezelekaet e viot ganimp!" ha tra ken. Mennet e oant da vont war-raok etre ar Menez ha pleg ar stêr, rak ne ziskoueze ket an dachenn strizh a oa eno bout gwall ziwallet.

Nac'hañ a reas Bard, evel-just, aotren ar gorrien da vont war-eeun betek ar Menez. Mennet-start e oa da c'hortoz betek ma vije degaset an aour hag an arc'hant en eskemm ouzh an Arkenvaen; rak ne grede ket dezhañ e vije graet mar bije ar c'hreñvlec'h poblet gant ker bras ha hegad ur strollad. Pourvezioù a-vil-vern a oa deuet ganto; rak gouest eo ar gorrien da zougen sammoù pounnertre, ha hogos pep den eus poblad Dain, daoust d'he c'herzh herrek, a zouge melloù pakadoù war e gein ouzhpenn e armoù. Sizhunvezhioù-pad e c'halljent gouzañv ur seziz, ha muioc'h a gorrien a c'hallje dont e-keit-se, ha muioc'h c'hoazh, rak kalz kerent en devoa Thorin. Ha gouest e vijent ivez da addigeriñ ha da ziwall dor pe zor all, en doare ma vije ret d'ar sezizerion gronnañ ar menez en e bezh ; ha ne oant ket niverus a-walc'h evit en ober.

Hemañ dres e oa o raktres, e gwirionez (rak oberiant e oa bet ar brini-kannaded etre Thorin ha

Dain) ; met sparlet e oa an hent evit ar mare, neuze, goude un nebeud komzoù taer, ez eas kannaded ar gorrien kuit en ur c'hrozmolat en o barv. Kerkent goude-se e kasas Bard kannaded betek an Nor ; nag aour na paeamant ne gavjont avat. Saezhoù a zeuas dezho kerkent ha ma voent war-hed tenn, ha prim ez ejont war o c'hiz, mantret an tamm anezho. Birvilh a oa er c'hamp da neuze, evel kent un emgann ; rak edo korrien Dain o vont war-raok a-hed ar c'hlann reterel.

"Sodien !" a c'hoarzhas Bard, "Dont evel-se edan brec'h ar Menez ! Ne gomprenont mann ebet er brezel war gorre an douar, petra bennak ma ouzont diwar an emgannoù er mengleuzioù. Ur c'halz eus hor gwaregerion hag eus hor goafeion zo kuzhet bremañ er reier zo a-us o c'hostez dehoù. Mat eo jakounoù ar gorrien marteze, met bec'h o devo dizale. Kouezhomp war o lêr bremañ ag an daou du, kent ma vint diskuizh mat !"

Met roue an Elfed a lavaras : "Hir e c'hortozin kent kregiñ ar brezel-mañ evit aour. Ne c'hell ar gorrien na tremen drezomp, nemet en o lezjemp d'ober, nag ober tra pe dra hep gouzout dimp. Goanagomp c'hoazh ma vo degaset an adunvanidigezh gant un darvoud bennak. Trawalc'h e vo hon ampled niverel, mar rank an traoù treiñ da daolioù doanius en diwezh."

N'en devoa ket lakaet ar gorrien e penn-kont avat. O leskiñ e oa o soñjoù dre ma ouient e oa an Arkenvaen etre daouarn ar sezizerion ; ha divinout a raent, ivez, e oa Bard hag e vignoned en entremar, ha divizout a rejont skeiñ e-kerzh o breutadenn.

Trumm, hep kas keloù, e lammjont didrouz war-raok d'an argad. Gwaregoù a zaskrenas ha saezhoù a c'hwibanas ; war-nes kregiñ e oa an emgann.

Trummoc'h c'hoazh e teuas un deñvalijenn gant un tizh spontus ! Buan e voe an oabl goloet gant ur goumoulenn du. Kurun ar goañv war un avel ouez a ruilhas en ur yudal hag a dregernas er Menez, ha luc'hedennoù a sklêrijennas e gern. Ha dindan ar c'hurun e voe gwelet un duder all o tostat en ur droidellat ; ne zeue ket gant an avel avat, eus an Norzh e teue, evel ur mell koumoulennad laboused, ker stank ma ne c'halle ket ar gouloù em silañ etre o eskell.

"Arsav !" a huchas Gandalf, a zeuas trumm war wel, e-unan-penn en e sav, e zivrec'h er vann, etre ar gorrien war vale hag ar renkennadoù a oa ouzh o gortoz. "Arsav !" a hopas gant ur vouezh par d'ar c'hurun, hag e vazh a flammas gant splannder prim ul luc'hedenn. "Emañ ar spont warnoc'h-holl ! Siwazh ! Buanoc'h eo deuet eget na soñje din. Emañ ar Gobilined warnoc'h ! Emañ Bolg* ag an Norzh o tont, A Zain ! Ganeoc'h e voe lazhet e dad e Moria. Gwelit ! Emañ al logod-dall a-us e armead evel ur goabrennad karveged. War bleizi e varc'hegont ha Warged zo d'o heul !"

Saouzan ha strafuilh a gouezhas warno-holl. Fetisaet e oa an deñvalijenn c'hoazh e-pad ma oa bet Gandalf o komz. Chom a-sav a reas ar gorrien ha sellet ouzh an oabl. Garmiñ a reas kalz elfed.

"Deuit !" a c'halvas Gandalf. "Amzer a chom c'hoazh evit delc'her kuzul. Ra zeuio Dain ab Nain buan davedomp !"

Evel-se e krogas un emgann na oa bet gortozet gant den ; hag Emgann ar Pemp Lu e voe graet dioutañ, ha braouac'hus-kenañ e voe. Diouzh an eil tu e oa ar Gobilined hag ar Bleizi gouez, ha diouzh egile e oa an Elfed, an Dud hag ar Gorrien. Setu

* Mab Azog — gwelit p. 38

amañ penaos e c'hoarvezas. Abaoe diskar Gobilin Meur ar Meneziou Latarek e oa aet kas o gouenn e-keñver ar gorrien da gounnar ruz. Kannaded a oa bet o vont hag o tont etre o holl gêrioù, o holl drevadennoù hag o holl greñvlec'hioù ; rak mennet e oant neuze da c'hounit ar veli war an Norzh. Keleier o devoa dastumet dre zoareoù kuzh ; ha labour goveliañ hag armañ a voe en holl ve-nezioù. Goude-se e loc'hjont kuit hag en em vodjont dre uhelenn ha dre draoñienn, en ur vont dre ribouliou danzouar pe diouzh noz bepred, betek ma voe, dindan ha tro-dro d'ar menez meur Gundabad an Norzh, ma oa o c'hêrbenn, bodet ur mell armead darev da fardiñ a-droc'h-taol evel ur gorventenn war ar Su. Neuze e klevjont a-zivout marv Smaug, ha levenez a voe en o c'halonoù ; ha nozvezh goude nozvezh e hastjont a-dreuz ar menezioù hag evel-se en diwezh e teujont trumm eus an Norzh krak war seulioù Dain. Ar brini zoken ne ouient ket e oant o tont, a-raok ma tifoupjent en douaroù torosennek a zisrann ar Menez distro diouzh ar runioù zo a-dreñv dezhañ. Ne c'haller ket lavaret pegen hir e ouie Gandalf, met anat eo ne oa ket en engortoz ag an argadenn drumm-se.

Setu amañ ar raktres a voe savet gantañ e-kerzh ar c'huzul gant roue an Elfed ha gant Bard ; ha gant Dain, rak a-du ganto e oa aet an aotrou korr neuze : enebourion an holl e oa ar Gobilined, ha pep tabut all a oa bet ankouaet da heul o donedigezh. Desachañ ar gobilined en draoñienn a oa etre divrec'h ar Menez e oa o goanag nemetañ, ha lakaat soudarded dezho war ar c'hentrelloù uhel a oa er su hag er reter. Risklus e vije kement-se evelato, mar bije ar gobilined niverus a-walc'h evit aloubiñ ar Menez e-unan, ha neuze evit o argadiñ ivez a-ziadreñv hag a-ziwar laez ; ne oa ket

amzer avat da sevel raktres all ebet, pe da c'helver evit skoazell pe skoazell.

Dizale e tremenas ar c'hurun, o pellaat war-du ar Gevred ; met ar goabrennad logod-dall a zeuas, izeloc'h he nij, dreist skoaz ar Menez, hag a droidellas a-us dezho o lazhañ ar gouloù hag ouzh o leuniañ a spouron.

"D'ar Menez !" a hopas Bard. "D'ar Menez ! Deomp da zelc'her hor savlec'hioù pa chom amzer c'hoazh !"

War ar gentrell su, war he diribinoù izeloc'h hag e-touez ar reier ouzh he zroad e voe staliet an Elfed ; war ar gentrell reter e voe an dud hag ar gorrien. Met Bard ha lod eus ar re vibinañ a-douez an dud hag an elfed a bignas betek lein ar skoazenn reter da dapout gwel war an Norzh. Dizale e c'halljont gwelet e oa an douaroù dirak troad ar Menez duet gant un engroez a gerzhe buan. Kent pell e troiatas ar rakgward tro-dro da zibenn ar gentrell hag e yeas a-dizh tre e Dale. Ar varc'hegerion-vleizi herrekañ e oa ar re-se, ha roget e oa an aer dija gant o huchadennoù hag o yudadennoù. Un nebeud tud kadarn a voe regennet dirazo evit ober un asvan a eneberezh, ha kalz anezho a gouezhas eno a-raok ma souzje ar peurrest ha ma tec'hje d'an eil tu ha d'egile. Evel m'en devoa Gandalf goanaget e oa armead ar gobilined em zastumet a-drek ar rakgward en devoa talet ouzh an eneberezh, hag o tinaouiñ e oa bremañ gant kounnar en draoñienn, en ur sevel gouez etre divrec'h ar Menez, klask ganti war-lerc'h an ene-bourion. Diniver e oa o bannieloù, du ha ruz, ha mell-divell e teuent evel ul lanv kounnaret.

Braouac'hus e voe an emgann. An hini spontusañ a-douez holl vuhezadurioù Bilbo e voe, hag an hini a gasaas ar muiañ d'an ampoent — da

lavaret eo e voe an hini e oa ar muiañ a lorc'h ennañ gantañ, hag an hini e plije ar muiañ dezhañ menegiñ pell goude, forzh pegen dister e oa bet e berzh ennañ. E gwirionez e c'hallan lavaret e lakaas e walenn en e viz e deroù an abadenn hag ez eas diwar wel, mar n'eo ket diwar pep riskl. N'eo ket hevelep gwalenn hud ur gwarez peurvat pa vez gobilined oc'h argadiñ, ha ne harz ket ar saezhoùnij hag ar goafioù taer ; ur skoazell eo avat pa vez anv a skarzhañ a-ziwar an tremen, ha mirout a ra ouzh ho penn a vout dibabet pervezh gant ur c'hlezead gobilin evit un taol a-skub.

An elfed e voe ar re gentañ oc'h argadiñ. Yen ha c'hwerv eo o c'hasoni ouzh ar gobilined. O goafioù hag o c'hlezeier a skede en deñvalijenn gant ur skleur par da hini ur flammenn sklas, ken marvus ma oa kounnar an dornioù a oa ouzh o delc'her. Diouzhtu pa voe stank lu o enebourion en draoñienn e tistagjont ur vreliñsadennad saezhoù outañ, ha pep hini anezho a zañsas en ur nijal evel pa vije un tan skaotus peg enni. Goude ar saezhoù e lammas mil eus o goafeien d'an argad. Bouzarus e oa ar yudadennoù. Du e oa ar reier gant gwad ar gobilined.

Dres pa oa ar gobilined o wellaat goude an dagadenn ha pa oa harzet argadenn an elfed e savas eus tu all an draoñienn ur yudadeg korzhailhet-don. En ur youc'hal "Moria !" ha "Dain, Dain !" hag en ur embreger o figelloù e splujas korrien ar Runioù Houarn en emgann, diouzh an tu all ; hag en o c'hichen e teuas tud al Lenn, klezeier hir ganto.

Trefuet-bras e voe ar gobilined ; ha pa oant o treiñ da dalañ ouzh an dagadenn nevez-se ez argadas an elfed adarre, daougementet an niver anezho. End-eeun e oa kalz gobilined o souzañ a-

dizh war-du ar stêr evit tec'hel diouzh an antell ; ha kalz eus o bleizi-i a oa o treiñ war-du enno hag o tiregiñ ar re varv hag ar re c'hloazet. War-hed nebeut e oa an trec'h evit doare, pa dregernas ur yudadeg war an uhel a-us ar c'haddir.

Gobilined a oa pignet gant tor ar Menez dre an tu all ha kalz anezho a oa dija war an diribinoù a-us an Nor, ha reoù all a oa o tiskenn stank ha diaviz, hep damantiñ d'ar re a gouezhe en ur c'harmiñ diwar ar skoazenn, evit tagañ ar c'hentrelloù a-ziwar laez. Pep hini eus ar re-se a c'halle bout tizhet dre wenodennoù a gase warzinaou eus kreiz tolzenn bennañ ar Menez ; hag an difennerion ne oant ket niverus a-walc'h evit sparlañ an hent e-pad pell. E-maez pep goanag e oa an trec'h da neuze. Argadenn gentañ al lanv du hepken a oa bet harzet ganto.

War goshaat ez ae an deiz. Adarre en em vodas ar gobilined en draoñienn. Eno e teuas ur bagad Warged da breizhata, ha ganto e teuas gwardedkorf Bolg, anezho pezhioù gobilined o c'hammsabrinier dir. Dizale e voe an oabl arnevek aloubet gant un duder gwirion, tra ma oa c'hoazh al logoddall meur o troidellat tro-dro da benn ha da zivskouarn an elfed hag an dud, pe o pegañ evel sunerien-gwad ouzh ar c'hloazidi. Da neuze e oa Bard o stourm evit difenn ar gentrell reter, hag o koll tachenn tamm-ha-tamm koulskoude ; ha gant o zalaroù e oa aotrouien an elfed e-kichen o roue war ar vrec'h su, nepell diouzh gedlec'h Menez ar Brini.

A-greiz-holl e voe ur youc'hadeg hir, hag eus an Nor e teuas galv un drompilh. Ankouaet Thorin ganto ! Un darn eus ar voger, bountet war-bouez loc'hennoù, a gouezhas gant trouz bras er poull a oa en diavaez. Er-maez e lammas ar Roue dindan

ar Menez, e geneiled war e lerc'h. Steuziet e oa ar c'habelloù hag ar mantilli ; houarnwiskoù skedus a oa ganto, ha gouloù ruz a strinke diouzh o daoulagad. En deñvalijenn e lugerne ar c'horr meur evel aour en un tan peuzvarv.

Reier a voe bannet d'an traoñ gant ar gobilined a oa el laez. Met delc'her da vont a reas ar gorrien, sailhañ betek troad al lamm-dour ha fraoñval a-dizh d'an emgann. Bleizi ha marc'hegerion a gouezhas pe a dec'has a-zirazo. Thorin a embrege e vouc'hal a-daolioù nerzhus, ha netra ne hañvale bout evit e dizhout.

"Din ! Din ! Elfed ha Tud ! Din ! A va fobl !" a huche, hag e vouezh a dregerne evel ur c'horn-boud en draoñienn.

Dizamant da bep urzh e tiskennas d'ar pimperlamm holl gorrien Dain d'e sikour. Kalz eus tud al Lenn a ziskennas ivez, rak Bard ne voe ket evit mirout outo ; ha kalz eus goafeien an elfed a zeuas ag an tu all. Ur wezh c'hoazh e voe ar gobilined lazhadeget en draoñienn ; ha berniet e voent betek ma teuas Dale da vout teñval hag euzhus gant o c'horfoù marv. Stlabezet e voe ar Warged ha Thorin a yeas war-eeun da warded-korf Bolg. Ne voe ket avat evit terriñ o regennoù.

A-dreñv dezhañ, e-touez ar gobilined marv, e oa dija kalz tud ha kalz korrien, ha meur a elf kaer en devije bevet pell-pell c'hoazh ha laouen er goadeg. Hag a-feur ma'z ae an draoñienn war ledanaat ez ae e argadenn war c'horrekaat. Re zister e oa niver e gadourion. Diziwall e oa e gostezioù. Dizale e voe argadet an argaderion, ha rediet e voent da stummañ ur c'helc'h bras evit talañ ouzh pep tu, gronnet a c'hobilined hag a vleizi a oa o tont d'an emgann en-dro. En ur yudal e teuas gwarded-korf Bolg dezho, hag e lammjont war o regennoù evel

gwagennoù war tevennoù traezh. Ne oa ket o mignoned evit o skoazellañ, rak adarre e oa argad a-ziwar ar Menez gant kennerzhioù nevez, ha tamm-ha-tamm e oa an dud hag an elfed trec'het koulz war an eil tu ha war egile.

Mantret an tamm anezhañ e oa Bilbo o sellet ouzh kement-se holl. En e sav e oa war Menez ar Brini e-touez an Elfed — diouzh un tu abalamour ma oa muioc'h a zoareoù da dec'hel kuit diouzh al lec'h-se, diouzh an tu all (diwar Toukañ tu e spered) abalamour ma oa gwell dezhañ en holl, mar tonkje dezhañ bout en emgann diwezhañ ha dispiañ, difenn roue an Elfed. Gandalf ivez a oa eno, a c'hallan lavaret, en e goazez war an douar evel pa vije o prederiañ don, o prientiñ hep mar un taol hud bennak diwezhañ kent dibenn an traoù.

Ar pezh a diskoueze bout war-nes c'hoarvezout. "Ne vo ket pell bremañ," a soñjas Bilbo, "kent ma vo gounezet an Nor gant ar gobilined ha ma vimp holl lazhadeget pe gaset d'an traoñ ha paket. Peadra zo da ouelañ e gwirionez, goude holl ar pezh hon eus gouzañvet. Gwell e vije bet din gwelet Smaug kozh o chom gant an truek a deñzor-se, eget gwelet ar c'hrouadurioù vil-se o lakaat o c'hrabanoù warnañ, ha Bombur gaezh, ha Balin ha Fili ha Kili hag an holl re all o tont d'un diwezh reuzeudik ; ha Bard ivez, ha tud al Lenn hag an elfed drant. Gwa me ! Kalz kanoù am eus klevet a-zivout emgannoù, hag atav em eus komprenet e c'hell an drouziwezh bout klodus. Displijus-kenañ e tiskouez bout, kuit a lavaret poanius. Nag e fell din bout pell-bras ac'hann !"

Torret e voe ar c'houmoul gant an avel, ha kleizennet e voe ar gornaoueg gant un heol ruz o vont da guzh. Teuler selloù tro-dro dezhañ a reas Bilbo pa welas ar skleur trumm en deñvalijenn. Ur mell

huchadenn a laoskas : lammet e oa e galon gant ar pezh en devoa gwelet, stummoù teñval met meurdezhus ouzh ar ruzell ziamen.

"An Erered ! An Erered !" a huchas. "Emañ an Erered o tont !"

Dibaot a wezh e fazie daoulagad Bilbo. An Erered a oa o tiskenn war skoaz an avel, linennad goude linennad, e ker bras kementad ma oant hep mar em vodet ag holl leurioù an Norzh.

"An Erered ! An Erered !" a huchas Bilbo en ur zañsal hag en ur hejañ e zivrec'h. E glevet a reas an elfed, petra bennak ma ne c'hallent ket e welet. Dizale ez adtapjont an huchadenn, a heklevas a-dreuz an draoñienn. Kalz daoulagadoù prederiet a voe paret war an oabl, daoust ma ne c'halled gwelet tra nemet skoazenn su ar Menez.

"An Erered !" a huchas Bilbo ur wezh c'hoazh, met dres d'an ampoent e teuas ur maen o tifaragoellañ eus al laez da stekiñ taer ouzh e dokarn, ha kouezhañ a reas gant trouz bras ha koll pep anaoudegezh.

*Pennad XVIII*

# Beaj an Distro

E-unan-penn e oa Bilbo pa zeuas e-barzh en-dro. En e c'hourvez e oa war mein plat Menez ar Brini, ha ne oa den ebet en ardremez. Un deiz digoumoul met yen a oa astennet a-us dezhañ. O krenañ e oa, ha sklas evel ar mein, met tan a oa o teviñ en e benn.

"Me 'garje gouzout bremañ petra zo c'hoarvezet ?" emezañ dezhañ e-unan. "Bezet pe vezet, n'on ket c'hoazh unan eus an harozed zo kouezhet ; met krediñ a ra din e chom amzer c'hoazh evit kement-se !"

En e goazez ez eas gant poan. Ne welas gobilin bev ebet pa sellas ouzh an draoñienn. Sklaeroc'h un tamm e teuas e benn goude ur pennadig, ha soñjal a reas dezhañ e c'halle gwelet elfed o fiñval e-touez ar reier izeloc'h. Rimiañ e zaoulagad a reas. Sur a-walc'h e oa ur c'hamp c'hoazh er gompezenn war-hed nebeut ; ha mont-dont a oa tro-dro d'an Nor. Korrien a ziskoueze bout a-zevri o tiskar ar voger. Met didrouz evel ar marv e oa pep tra. Ne oa hopadenn ebet na heklev ebet eus ur ganaouenn. Glac'har a hañvale bout en aer.

"An trec'h goude pep tra, me 'laka !" emezañ, en ur dalmeta e benn gwiridikaet. "Ac'hanta, gwall hurennek un doare zo gant an traoù."

A-greiz-holl e verzas e oa un den o pignat hag o tont davetañ.

"Ololé !" a c'halvas gant ur vouezh daskrenus.

"Ololе ! Hag a nevez ?"

"Pe vouezh zo o komz e-touez ar mein ?" eme an den en ur chom a-sav hag en ur deuler selloù tro-dro dezhañ nepell diouzh al lec'h ma oa Bilbo azezet.

E walenn a zeuas da soñj Bilbo neuze ! "Biskoazh kement all !" emezañ. "Diaezoù zo d'an diwelusted-se, goude pep tra. Anez em bije tremenet un nozvezh tomm ha klet war ur gwele, a gredfen a-walc'h !

"Me eo, Bilbo Sac'heg, keneil Thorin !" a huchas en ur dennañ prim ar walenn diwar e viz.

"Gras eo din bout ho kavet !" eme an den en ur dostaat a-gammedoù bras. "Ezhomm zo ac'hanoc'h ha pell hon eus klasket war ho lerc'h. Kontet e-touez ar re varv, zo niverus, e vijec'h bet mar n'en devije ket Gandalf an hudour lavaret ez eo amañ e oa bet klevet ho mouezh da ziwezhañ. Kaset on bet da deuler ur sell amañ evit ar wezh diwezhañ. Ha gwall c'hloazet oc'h ?"

"Ur gwall daol war ma fenn, me 'soñj din," eme Vilbo. "Un tokarn am eus avat, hag ur glopenn galet. Klañv en em gavan evelato, hag evel plouzennoù emañ ma divhar."

"Ho tougen a rin betek ar c'hamp en draoñienn," eme an den, e zibradas skañv.

Prim e oa an den, hag asur e oa e droad. Ne voe ket pell kent ma voe Bilbo lakaet war an douar dirak un deltenn e Dale ; ha Gandalf a oa en e sav eno, enchelpet unan eus e vrec'hioù. An hudour zoken ne oa ket em dennet dibistig ; ha nebeut a oa dic'hloaz en armead a-bezh.

En e zudi e voe Gandalf pa welas Bilbo. "Sac'heg !" a youc'has. "Biskoazh kement all ! Bev goude pep tra — na laouen on ! Krog e oan da glask gouzout hag ho chañs zoken ho kasje betek ar

penn ! Braouac'hus eo bet an traoù, ha tost rivinus. Met ar c'heleier all a c'hell gortoz. Deuit !" emezañ, teñvaloc'h e benn. "Goulenn zo war ho lerc'h." ; hag en ur dremen dirak an hobbit en e gasas gantañ tre en deltenn.

"Ho saludiñ, Thorin !" emezañ en ur vont tre. "Degaset eo bet ganin."

Eno e oa Thorin Dervskoed en e c'hourvez evit gwir, gloazet-holl an tamm anezhañ, ha war al leur e oa e hobregon roget hag e vouc'hal darniet. Sevel e zaoulagad a reas pa zeuas Bilbo en e gichen.

"Kenavo deoc'h, laer mat," emezañ. "Emaon o vont bremañ d'ar salioù-gortoz da azezañ e-kichen ma gourdadoù, betek ma vo nevesaet ar bed. Dre ma tilezan bremañ pep aour ha pep arc'hant ha ma skoan war-du al lec'h ma'z int didalvez e fell din kimiadiñ gant mignoniezh diouzhoc'h, ha dianzav ar c'homzoù hag an oberoù a oa bet ma re ouzh an Nor."

Mont war e benn-glin a reas Bilbo, glac'haret-holl. "Kenavo deoc'h, Roue dindan ar Menez !" emezañ. Blaz c'hwerv zo gant an dro-gaer-mañ mar rank echuiñ evel-se ; ha meneziad aour ebet ne c'hell he gwellaat. Laouen on evelato, pa'm eus kemeret perzh en ho riskloù — ar pezh zo bet dreist dellid Sac'heg pe Sac'heg."

"N'eo ket bet !" eme Dhorin. "Muioc'h a vad zo ennoc'h eget ma kred deoc'h, mab ar Gornaoueg hegarat. Kalonegezh ha furnez, mesket kement-ha-kement. Drantoc'h e vije ar bed mar bije muioc'h ac'hanomp o priziout ar boued hag al levenez hag ar c'hanoù dreist an aour. Met doaniek pe zrant e rankan e guitaat bremañ. Kenavo deoc'h !"

Treiñ kein a reas Bilbo neuze, ha mont e-unan-penn, hag azezañ en e unan, paket en ur pallenn, ha, kredit pe get, gouelañ a reas betek ma voe ruz e zaoulagad ha raouliet e vouezh. Ur boudig tener

a oa anezhañ. Hir amzer a yeas hebiou e gwirionez kent m'en devoe kalon da farsal adarre. "Gras eo din," emezañ dezhañ e-unan en diwezh, "bout divorfilet e koulz. C'hoant am eus e vije Thorin bev c'hoazh, met laouen on p'hon eus kimiadet gant mignoniezh. Ur beulke zo ac'hanout, Bilbo Sac'heg, ha moc'het ec'h eus an traoù gant ar maen ; hag emgann zo bet, daoust da'z strivoù evit prenañ ar peoc'h hag an habaskter, met ne gred ket din e c'haller da damall evit kement-se."

Diwezhatoc'h e teskas Bilbo kement tra a oa c'hoarvezet goude ma oa bet badaouet ; muioc'h a c'hlac'har eget a levenez avat a voe degaset dezhañ gant kement-se, ha skuizh e oa gant e dro-gaer da neuze. Betek e eskern a hiraezhe da veaj an distro. Daleet un tamm e voe homañ avat, setu e lavarin un nebeud gerioù a-zivout an darvoudoù e-keit-se. Gwerso o devoa an Erered amgredet e oa ar gobilined ouzh em vodañ ; ne c'halle ket an holl fiñvoù a oa er menezioù chom kuzhet ouzh o evezh e-pad pell. Em vodañ ivez neuze a reas un niver bras anezho, dindan ren Erer Meur ar Menezioù Latarek ; hag en diwezh, dre ma santent a-bell e oa un emgann e go, e oant deuet a-dizh war kein an avel vras e koulz hag e kentel. Ganto e oa bet skarzhet ar gobilined diouzh tor ar menez, dre o stlepel en islonkoù, pe o bountañ, yudoù ganto ha mantr enno, e-touez o enebourion. Ne oant ket bet pell o tieubiñ ar Menez Distro, ha tud hag elfed o devoa gallet en diwezh dont eus daou du an draoñienn da sikour en emgann a oa izeloc'h.

Met disteroc'h e oa an niver anezho c'hoazh, gant an Erered zoken. E-kerzh an eurvezh diwezhañ-se e oa deuet Beorn e-unan war wel — den ne ouie penaos pe a be lec'h. E-unan e oa

deuet, hag e stumm un arzh ; ha diskouez a rae bout kresket hogos betek ment ur ramz diwar e gounnar.

Evel taboulinoù ha kanolioù e oa kroz e vouezh ; ha bleizi ha gobilined a voe stlapet gantañ a-ziwar e hent evel koloennoù ha pluñvennoù. War o diadreñv e kouezhas, hag evel ul luc'hedenn ez eas tre er c'helc'hiad. Ar gorrien a zalc'he mat d'o lec'h tro-dro d'o aotrouien war ur vronnenn izel. Stouiñ a reas Beorn neuze ha dibradañ Thorin, a oa kouezhet toullgofet gant goafioù, hag e zougen a reas e-maez ar c'hann.

Buan e tistroas ha daougementet e voe e gounnar, en doare ma ne voe netra evit e herzel, ha ma hañvale ne oa arm ebet a gement a oa gouest d'e dizhout. Ar gward-korf a voe stlabezet gantañ, ha Bolg e-unan a voe diskaret ha drailhet. En argoll e voe ar gobilined ha diflipat da bep tu a rejont. Met pep skuizhder a yeas a-ziwar o enebourion gant donedigezh ur goanag nevez, hag a-dost e redjont war o lerc'h hag e virjont ouzh an darn vuiañ anezho a dec'hel well-wazh. Kalz anezho a vountjont er Stêr-Red, hag ar re a oa o tec'hel war-du ar su pe ar gornaoueg a voe hemolc'het betek ar geunioù zo war-dro Stêr ar Goadeg ; hag eno e varvas an darn vuiañ eus an dec'hourion diwezhañ, tra ma voe lazhadeget ar re o devoa tizhet a-vec'h rouantelezh Elfed ar Goadeg, pe zesachet enni da vervel e donder teñvalijenn diwenodenn Koadeg an Noz. Kanaouennoù o deus kontet e varvas an tri c'hard eus kadourion gobilined an Norzh en deiz-se, hag e-pad bloavezhioù ha bloavezhioù e renas ar peoc'h war ar menezioù.

Diarvar e oa bet an trec'h kent serr-noz, met an hemolc'h a oa o vont en-dro c'hoazh, pa zistroas Bilbo d'ar c'hamp ; ha ne oa ket kalz tud en

draoñienn war-bouez ar re a oa gloazet ar gwashañ.

"Pelec'h emañ an Erered ?" a c'houlennas digant Gandalf en noz-se, pa oa en e c'hourvez, paket e meur a ballenn tomm.

"Lod zo o hemolc'hiñ," eme an hudour, "met distroet d'o leurioù eo ar pep muiañ anezho. Ne felle ket dezho chom amañ, hag aet int kuit da darzh-an-deiz. Kurunennet a aour eo bet o levier gant Dain, en deus touet mignoniezh dezho da virviken."

"Gwazh a se. Karet em bije o gwelet en-dro, pa lavarin mat," eme Vilbo, moredet an tamm anezhañ ; "o gwelet a rin war hent an distro marteze. Dizale moarvat e tistroin d'ar gêr ?"

"Ken abred ha ma fello deoc'h," eme an hudour.

Un nebeud devezhioù a yeas hebiou e gwirionez a-raok ma kemerje Bilbo penn an hent da vat. E kondon ar Menez e voe douaret Thorin, ha Bard a lakaas an Arkenvaen war e vruched.

"Ra chomo amañ betek ma kouezho ar Menez en e boull !" emezañ. "Ra zegaso finborte da gement ezel eus e bobl a zeuio d'ober e annez amañ hiviziken !"

War e vez neuze e lakaas Roue an Elfed Orkrist, al lavnenn elfat a oa bet kemeret digant Thorin pa oa bet bac'het. War a lavar ar c'hanaouennoù e veze atav o skediñ pa veze enebourion o tostaat, ha ne c'halle ket kreñvlec'h ar gorrien bout kemeret dre souezh. Eno neuze e reas Dain ab Nain e annez, ha Roue dindan ar Menez e voe-eñ, ha gant red an amzer en em vodas kalz korrien tro-dro d'e gador-roue er salioù hen. Dek a vane diwar daouzek kenveajour Thorin. Fili ha Kili a oa kouezhet pa oant ouzh e zifenn gant skoed ha korf, peogwir e oa breur henañ o mamm. Gant Dain e

chomas ar re all ; rak mat e voe ingalet e deñzor gant Dain.

Ne voe meneg ebet ken, anat deoc'h, a reiñ lodennoù eus an teñzor hervez ar raktres a oa bet divizet, da Valin ha Dwalin, ha Dori ha Nori hag Ori, hag Oin ha Gloin, ha Bifur ha Bofur ha Bombur — na da Vilbo. Met ur bevarzekvedenn eus an holl aour hag arc'hant, aozet ha kriz, a voe roet da Vard ; rak Dain en devoa lavaret : "Delc'her da c'her an hini marv a raimp, hag en e c'herzh emañ an Arkenvaen bremañ."

Ur bevarzekvedenn zoken a oa ur pinvidigezh bras-meurbet, brasoc'h eget hini meur a roue marvel. Diwar an teñzor-se e kasas Bard kalz aour da Vestr Kêrlenn ; ha brokus e c'hopras e zalc'hidi hag e vignoned. Gwervein Girion a roas da Roue an Elfed, pa blije hevelep mein prizius dezhañ dreist ar re all ha pa oant bet daskoret dezhañ gant Dain.

Da Vilbo e lavaras : "Deoc'h koulz ha din eo an teñzor-se, petra bennak ma n'eo mui an emglevioù kozh evit talvezout, p'o deus kement a dud strivet evit e c'hounit hag e zifenn. Met daoust ma oac'h mennet da zilezel pep gwir warnañ e fell din ne drofe ket komzoù Thorin, a oa bet dianzavet gantañ, da wir : dister e vije ho lod. Mennet on d'ho kopran dreist ar re all."

"Madelezhus-tre oc'h em c'heñver," eme Vilbo. "Met un disamm gwirion eo din. N'ouzon ket penaos an diaoul em bije kaset ker bras un teñzor d'ar gêr hep ma vije brezel ha lazhadeg a-hed an hent. Ha n'ouzon ket petra am bije graet gantañ pa vijen bet erru er gêr. Sur on emañ gwelloc'h etre ho taouarn."

En diwezh ne asantas kemer nemet div arc'hig, an eil leun ag arc'hant hag heben ag aour, en doare ma c'hallfe ur pone kreñv o dougen. "Setu rik ar c'hementad a vin gouest da verañ," emezañ.

Pelloc'h e voe poent dezhañ kimiadiñ diouzh e vignoned. "Kenavo deoc'h, Balin !" emezañ, "ha kenavo deoc'h, Dwalin, ha kenavo deoc'h, Dori, Nori, Ori, Oin, Gloin, Bifur, Bofur, ha Bombur ! Ra ne danavao biken ho parv !" Hag en ur dreiñ war-du ar Menez e lavaras ouzhpenn : Kenavo deoc'h, Thorin Dervskoed ! Ha Fili ha Kili ! Ra ne steuzio biken ar c'houn ac'hanoc'h !"

Izel neuze e stouas ar gorrien dirak o Dor, met peg ouzh o c'horzhailhennoù e chome o gerioù. "Kenavo deoc'h ha chañs vat, pe da lec'h ez afec'h !" eme Valin en diwezh. "Splann e gwirionez e vo ar fest mar c'hoarvez ganeoc'h biken ober ur weladenn dimp, pa vo bet hor salioù kempennet ur wezh c'hoazh !"

"Na c'hortozit ket kent skeiñ war ma dor," eme Vilbo, "mar c'hoarvez ganeoc'h tremen dre zu-mañ ! Da beder eur e vez te ; met donemat eo hini pe hini ac'hanoc'h forzh pet eur e ve !"

Mont kuit a reas neuze.

War vale e oa armead an elfed ; ha petra bennak ma oa gwall goazhet e oa laouen kalz eus he izili, rak drantoc'h e vije bed an Norzh hiviziken e-pad bloavezhioù ha bloavezhioù. Marv e oa an aerouant, ha trec'het ar gobilined, hag ouzh un nevezamzer laouen goude ar goañv e tremme o c'halon.

A-dreñv da Roue an Elfed e varc'hege Gandalf ha Bilbo, hag en o c'hichen e kerzhe Beorn a-gammedoù bras, e stumm un den adarre, ha c'hoarzhin ha kanañ uhel a rae war an hent. Evel-se e kendalc'hjont betek ma voent o tostaat da harzoù Koadeg an Noz, en norzh d'al lec'h ma teue Stêr ar Goadeg er-maez. Un ehan a rejont neuze, rak ne felle ket d'an hudour ha da Vilbo mont tre

er goadeg, daoust ma voent pedet gant ar roue da chom e-pad ur pennad en e balez. Mennet e oant da vont a-hed gwrimenn ar goadeg, ha da c'hoari an dro anezhi dre he dibenn norzh er gouelec'h em astenne etrezi ha deroù ar Menez Louet. Un hent hir ha hurennek e oa, met bremañ pa oa pilet ar gobilined e hañvale dezho bout diriskloc'h eget ar gwenodennoù spouronus a oa e dan ar gwez. Ouzhpenn-se e oa Beorn o vont dre an hent-se ivez.

"Kenavo deoc'h, A Roue an Elfed !" eme C'handalf. "Ra vo drant ar c'hoad glas, tra m'emañ ar bed en e yaouankiz c'hoazh ! Ha ra vo drant ho pobl en he fezh !

"Kenavo deoc'h, A C'handalf !" eme ar roue. "Ra zeuot bepred war wel pa viot rekis ar muiañ hag el lec'h ma viot gortozet an nebeutañ ! Seul aliesoc'h e viot gwelet em falez seul blijetoc'h e vin !"

"Hoc'h aspediñ a ran," eme Vilbo en ur valbouzat hag en e sav war un troad hepken, "da zegemer ar prof-mañ !" ha diguzhat a reas ur gelc'henn arc'hant ha perlez a oa bet roet dezhañ gant Dain pa oant kimiadet.

"Pe dre zoare em eus-me gounezet hevelep prof, A hobbit ?" eme ar roue.

"Ac'hanta, eee, soñjet em eus, c'hwi 'oar," eme Vilbo, abafik an tamm anezhañ, "e rankit bout, eee, digollet un tammig eus ho, eee, tegemer. Ur c'hwiblaer zoken en deus trivliadoù en e greiz, pa lavarin mat. Kalz eus ho kwin am eus evet ha kalz eus ho para am eus debret."

"Degemer ho prof a rin, A Vilbo Veurdezus !" eme ar roue gant parfeted. "Hag hoc'h envel a ran mignon d'an elfed ha benniget. Ra ne goazho biken ho skeud (pe re aes e vije laerezh) ! Kenavo deoc'h !"

Neuze e troas an elfed war-du ar Goadeg, ha Bilbo a gemeras penn e hir a hent betek ar gêr.

Kalz trubuilhoù ha troioù-kaer a c'hoarvezas gantañ kent bout distro. Ar Gouelec'h e oa ar Gouelec'h c'hoazh, ha kalz traoù estreget gobilined a oa ennañ en deizioù-se ; met hentet mat ha gwarezet mat e oa — an hudour a oa gantañ, ha Beorn a-hed an darn vuiañ eus ar veaj — ha biskoazh ne voe e riskl bras adarre. Bezet pe vezet, war-dro kreiz ar goañv e oa anezhi p'o devoe Gandalf ha Bilbo graet a-hed daou du ar goadeg ar flipad hent a oa betek dorioù ti Veorn ; hag eno e chomjont e-pad ur pennad. Tomm ha laouen e voe mare an Nedeleg eno ; ha tud a zeuas a bell hag a bep tu da festiñ war bedenn Beorn. Dister e oa niver gobilined ar Menez Latarek da neuze, ha spouronet e oant ha kuzhet en donañ toulloù o devoa kavet ; ha steuziet e oa ar Warged eus ar c'hoadegi, en doare ma c'halle an dud mont ha dont dizaon. E gwirionez e teuas Beorn diwezhatoc'h da vout ur penn meur en toleadoù-se, hag e renas war ur vro ec'hon etre ar menezioù hag ar c'hoadegi ; ha war a lavarer o devoe gwazed e lignez, e-pad meur a rummad, ar galloud da gemer stumm un arzh, ha tud teñval ha fallakr e voe lod anezho, met al lod brasañ anezho a voe heñvel ouzh Beorn dre o c'halon, pa n'eo ket dre o ment hag o nerzh. En o mare e voe ar gobilined diwezhañ skarzhet diouzh ar Menezioù Latarek hag ur peoc'h nevez a renas war lez ar Gouelec'h.

An nevezamzer a oa anezhi, hag unan gaer gant amzer glouar ha heol splann, pa gimiadas Bilbo ha Gandalf diouzh Beorn en diwezh, ha daoust ma hiraezhe d'ar gêr ez eas Bilbo kuit gant keuz, rak ar bleunioù e liorzhoù Beorn a oa ken marzhus en nevezamzer hag e-kreiz an hañv.

Pelloc'h e pignjont gant an hent hir hag e tizhjont an ode end-eeun ma oant bet tapet gant ar gobilined diagent. Da veure avat en em gavjont el

lec'h uhel-se, ha pa daoljont selloù dreist o skoaz e weljont un heol gwenn o parañ war an douaroù ec'hon. Du-hont a-dreñv e oa Koadeg an Noz, glas er pelloù, ha teñvaloc'h e oa he lez tostañ, en nevezamzer zoken. Diamen du-hont e oa ar Menez Distro e penn an dremmwel. An erc'h na oa ket teuzet c'hoazh war e bikern uhelañ a luc'he gant ur skleur disliv.

"Evel-se e teu an erc'h goude an tan, hag an erevent zoken a zeu d'o dibenn!" eme Vilbo, ha treiñ kein a reas ouzh e dro-gaer. Skuishoc'h-skuishañ e teue an tu Touk anezhañ, ha kreñvoc'h-kreñvañ bemdez e teue an tu Sac'heg. "Ne fell din nemet bout em c'hador-vrec'h-me!" emezañ.

*Pennad XIX*

# AN TROC'HAD DIWEZHAÑ

D'ar c'hentañ a viz Mae e voent o-daou distro en diwezh war vord Stang-ar-Faout, ma oa an Ti Degemerus Diwezhañ (pe Kentañ). Abardaez-noz e oa anezhi adarre, skuizh e oa o foneed, dreist-holl an hini a oa o tougen ar pakadoù ; hag an holl o devoa ezhomm da ziskuizhañ. Tra ma oant o tiskenn gant ar wenodenn serzh e klevas Bilbo an elfed o kanañ c'hoazh er gwez, evel pa n'o devije ket paouezet abaoe ma oa aet kuit ; ha dizale, pa oa ar varc'hegerion o tont tre e frankizennoù izelañ ar c'hoad e tarzhjont da ganañ en un doare heñvel-tre ouzh hini ar wezh all. Damheñvel ouzh kementmañ e oa :

*An aerouant zo karnet,*
*E eskern zo bremañ bruzunet ;*
*E hobregon zo freuzet,*
*E splannder zo koazhet !*
*Daoust ma ranko pep kleze bout merglet,*
*Pep kador-roue ha pep kurunenn da get mont,*
*Dre an nerzh o deus an dud ennañ fiziet*
*Hag ar pinvidigezh a garont,*
*Emañ ar geot o kreskiñ amañ c'hoazh,*
*Hag an delioù o vrañsigellat c'hoazh,*
*An dour gwenn o redek c'hoazh,*
*Hag an elfed o kanañ c'hoazh*
*Deuit ! Tra-la-la-leno !*
*En draoñienn bezit distro !*

*Ar stered zo kalz splannoc'h*
*Eget mein prizius a-gantadoù,*
*Al loar zo kalz gwennoc'h*
*Eget arc'hant an teñzorioù :*
*Muioc'h an tan a sked*
*Da serr-noz en oaled,*
*Eget aour e mengleuzioù gounezet,*
*Perak neuze redek ar bed ?*
*O ! Tra-la-la-leno*
*En draoñienn bezit distro !*

*O ! Pe da lec'h emaoc'h o vont,*
*Ken diwezhat en-dro o tont ?*
*Ar stêr zo gant he red,*
*Tan-holl eo ar stered !*
*O ! Pe da lec'h ken sammet,*
*Ken hurennek ha ken doaniet ?*
*An elf hag ar plac'h elf a zegemer amañ*
*Ar re zo skuizh bremañ*
*Gant Tra-la-la-leno*
*En draoñienn bezit distro !*
*Tra-la-la-leno*
*Fa-la-la-leno*
*Fa-la !*

Neuze e teuas elfed an draoñienn er-maez d'o saludiñ ha d'o ambroug a-dreuz an dour betek ti Elrond. Un degemer tomm a voe graet dezho eno, ha kalz tud a astennas o skouarn en noz-se da selaou danevell o zroioù-kaer. Gandalf eo a gomzas, rak Bilbo a oa manet dilavar ha moredet. Anavout a rae an darn vuiañ eus an istor, rak perzh en devoa kemeret ennañ, ha gantañ e oa bet kontet kalz anezhañ d'an hudour war hent an distro pe e ti Veorn ; a vare da vare avat e tigore ul

lagad hag e selaoue, pa oad gant un tamm eus an istor a oa dianav dezhañ.

En doare-se eo e teskas pelec'h e oa bet Gandalf, rak klevet a reas dre zegouezh ar pezh e oa an hudour o lavaret da Elrond. War a hañvale e oa bet Gandalf en ur c'hendalc'h meur ma oa bodet an hudourion wenn, anezho mistri war ar ouiziegezh ha war an hudoniezh vat ; hag en diwezh o devoa skarzhet an Igromañser eus e doull teñval e su Koadeg an Noz.

"A-benn nebeut bremañ," e oa Gandalf o lavaret, "e kresko ar goadeg en un doare yac'husoc'h un tamm. E-pad bloavezhioù ha bloavezhioù e vo an Norzh dieubet diouzh an euzh-se, spi am eus. Fellout a ra din avat e vije harluet ag ar bed !"

"Un dra vat e vije e gwirionez," eme Elrond, "met aon am eus ne c'hoarvezo ket kement-se en oadvezh-mañ, nag er re a vo d'e heul."

Pa voe bet kontet istor o beajoù e voe istorioù all, ha c'hoazh istorioù all, istorioù a wezhall gozh, hag istorioù a-zivout traoù nevez, hag istorioù e-maez pep amzer, betek ma kouezhas penn Bilbo war e vruched ha ma roc'has klet en ur c'horn.

En ur gwele gwenn e oa pa zihunas, hag al loar a oa o parañ dre ur prenestr digor. Kalz elfed a oa o kanañ uhel ha fraezh dindani war glannoù ar froud.

*Kanit holl, tud drant, ganeoc'h-holl ra vo kaniri !*
*Emañ an avel war laez ar gwez, er brug emañ an avel,*
*Emañ ar stered en o bleuñv, emañ al loar o vleuñviñ,*
*Ha skedus eo prenestroù an Noz en he zourell.*

*Korollit holl, tud drant, ganeoc'h-holl ra vo korolloù !*
*Flour eo ar geot, ra vo pep troad evel ur bluñvenn !*
*Arc'hantet eo ar stêr, tec'hus eo ar skeudoù ;*

*Drant eo miz Mae, hag hor bodad zo laouen .*
*Kanomp izel bremañ, ha gwiadomp evitañ un hunvre!*
*Pakomp-eñ er c'housk ha lezomp-eñ aze !*
*Kousket eo ar c'hantreer. Ra vo blot e bluñveg !*

*Luskellit ! Luskellit ! Gwern ha Haleg !*
*Paouezit a huanadiñ, Pined, betek avel ar beure !*
*Kerzh da guzh, Loar ! Ra vo du ar vro !*
*Mik ! Mik ! Onn, Spern, ha Derv !*
*Ra davo an dour, betek tarzh-an-deiz !*

"Ac'hanta, Tud Drant !" eme Vilbo eus toull ar prenestr. "Pet eur eo diouzh al loar ? Ur gobilin mezv a vije divorfilet gant ho kan-luskellat ! Trugarez deoc'h evelato."

"Hag un aerouant maen a vije divorfilet gant ho roc'hadennoù — trugarez deoc'h evelato," a respontjont en ur c'hoarzhin. "Emañ tarzh-an-deiz o tont, hag abaoe deroù an nozvezh oc'h eus kousket betek-henn. Warc'hoazh marteze e viot diskuizh-mat."

"Diskuizhañ mat a reer goude ur frapadig kousket e ti Elrond," emezañ, "met kement frapad kousket a c'hellin kemer a gemerin. Eil nozvezh vat, mignoned kaer !" Hag eñ distreiñ d'e wele ha kousket betek diwezhat er beure.

Dizale e voe pep skuizhder aet diwarnañ en ti-se, ha kalz dudi en devoe diwar bourdoù ha korolloù, abred ha diwezhat anezhi, gant elfed an draoñienn. Met al lec'h-se zoken ne voe ket evit e zaleañ pell da neuze, hag atav e veze o soñjal en e annez-eñ. Goude ur sizhunvezh neuze e kimiadas diouzh Elrond, ha goude bout roet dezhañ ar profoùigoù a asantas degemer ez eas kuit gant Gandalf.

Tra ma oant o kuitaat an draoñienn e teñvalaas

an oabl er Gornaoueg dirazo, hag avel ha glav a zeuas d'o bete.

"Drant eo miz Mae!" a lavaras Bilbo, pa oa ar glav o skourjezañ e zremm. "Met troet ouzh ar mojennoù emañ hor c'hein, hag o vont d'ar gêr emaomp. Kement-se eo ar c'hentañ tañvaig anezhi, moarvat."

"Un hir a hent a chom c'hoazh," eme C'handalf.

"An hini diwezhañ eo avat," eme Vilbo.

Tizhout a rejont ar stêr a oa bevenn bellañ ar Gouelec'h, hag ar roudouz a oa e traoñ ar ribl serzh, hoc'h eus soñj anezhi marteze. Koeñvet e oa ar froud koulz diwar teuzadur an erc'h pa oa an hañv o tostaat ha diwar ar glav a oa bet a-hed an devezh; met treuziñ a rejont gant bec'h ha hastañ, pa oa an noz o serriñ, a-hed troc'had diwezhañ o beaj.

Heñvel-tre e oa honnezh ouzh ar pezh a oa bet diagent, nemet e oa bihanoc'h ar strollad ha tavedekoc'h; ha ne oa troll ebet en dro-mañ ivez. Bep troatad war an hent e teue da soñj Bilbo an darvoudoù hag ar c'homzoù a oa bet ur bloavezh diagent — dek bloavezh kentoc'h a oa aet hebiou evit doare — setu ma anavas diouzhtu, evel-just, al lec'h ma oa kouezhet ar pone er stêr ha m'o devoa graet ur gammdro evit o abadenn displijus gant Tom ha Rop ha Laou.

Nepell diouzh an hent e kavjont aour an trolled, a oa bet douaret ganto, kuzhet c'hoazh hag anterin. "Trawalc'h am eus evit ar peurrest eus ma amzer," eme Vilbo goude m'o devoe e lakaet er gouloù. "Gwell e vije deoc'h kemer kement-mañ, Gandalf. Sur a-walc'h e ouezot tennañ arver pe arver anezhañ."

"Hag e ouezin!" eme an hudour. "Met rannomp kement-ha-kement! Merzout a reot marteze hoc'h eus muioc'h a ezhommoù eget ma soñj deoc'h."

Neuze e lakajont an aour e-barzh seier a stlapjont war ar poneed, na voent plijet tamm gant kement-se. Gorrekoc'h ez ejont goude-se, rak war o droad e oant e-pad an darn vuiañ eus an amzer. Met glas e oa ar vro ha bez' e oa kalz geot ma pilpase an hobbit drezo gant plijadur. Torchañ e zremm a rae gant ur frilien sidan ruz — nann! hini ebet eus e re ne oa chomet gantañ, digant Elrond e oa bet amprestet hennezh — rak an hañv a oa deuet gant miz Mezheven da neuze, ha splann ha tomm e oa anezhi adarre.

Dre ma teu pep tra d'e zibenn, an istor-mañ zoken, e voe en diwezh un deiz ma weljont ar vro ma oa bet Bilbo ganet ha desavet, ma anave stumm an douar hag ar gwez koulz hag e zaouarn hag e vizied-treid. Pa voe erru war laez un uhelenn e welas e Run-eñ er pelloù, ha chom a-sav a reas trumm ha lavaret :

*War-raok e kas an hentoù bepred,*
*Dreist ar reier ha dindan ar gwez,*
*Dre gevioù ma ne bar an heol nepred,*
*Dre froudoù na welont ar mor morse :*
*Dreist an erc'h a vez hadet gant ar goañv,*
*Ha dre bleunioù laouen miz Mezheven,*
*Dreist ar geot ha dreist ar vein,*
*Ha dindan ar menezioù el loargann.*

*War-raok e kas an hentoù a-hed an amzer,*
*Dindan pep koumoulenn ha dindan pep steredenn,*
*Met an treid zo aet da gantreer*
*A zistro en diwezh d'ar gêr ziamen.*
*An daoulagad ha tan ha kleze o deus gwelet*
*Hag euzh er salioù maen sklas*
*A sell en diwezh ouzh ar pradoù glas*
*Hag ouzh ar gwez hag ar runioù gwerso anavet.*

Sellet outañ a reas Gandalf. "Bilbo gaezh!" emezañ. "Petra zo peg ennoc'h ? N'oc'h ket an hobbit e oac'h."

Ha neuze e treuzjont ar pont hag e tremenjont hebiou d'ar veilh a oa war ribl ar stêr hag en em gavjont krak dirak dor Bilbo end-eeun.

"Ma Doue ! Petra zo o c'hoari amañ ?" a huchas. Difreterezh bras a oa, ha tud a bep doare, dereat ha dizereat, a oa stank war-dro an nor, ha kalz anezho a oa o vont tre hag o tont er-maez — hep torchañ o zreid ouzh an torch-treid zoken, evel ma verzas Bilbo gant hegas.

Evitañ da vout souezhet e voent souezhetoc'h c'hoazh. Kreizig-kreiz ur werzh d'an diwezhañ diner e oa pa oa distroet ! Ur mell skritell du ha ruz a oa istribilhet ouzh ar gloued, a embanne penaos d'an Eil war'n-Ugent a viz Mezheven e vije gwerzhet d'an diwezhañ diner gant an Ao.Ao. Furch, Furch, ha Turier peadra an aotrou Bilbo Sac'heg, Doue r'e bardono, a Doull-Sac'h, Danrun, Kêrhobbit. Da zek eur rik e krogje ar werzh. Tost da boent merenn e oa da neuze, hag an darn vuiañ eus an traoù a oa bet gwerzhet end-eeun, da brizioù liesdoare adalek tost da netra betek kanaouennoù kozh (ar pezh n'eo ket dibaot pa vez hevelep gwerzh). Kendirvi Bilbo, an tiegezh Kêrsac'h-Sac'heg, a oa da vat o vuzuliañ e salioù da welet hag o arrebeuri dezho a zalc'hje e-barzh. E berr gomzoù, "Argredet Marv" e oa Bilbo, ha lod eus an dud a lavare kement-se ne oant ket mantret o welet e oa fazius an damgred.

Strafuilh bras a voe abalamour da zistro an ao. Bilbo Sac'heg, koulz e dan ar Run ha dreist ar Run hag en tu-hont d'an Dour ; pell-pell e padas. A-hed bloavezhioù e gwirionez e padas an trabaserezh gwirel. Hir amzer a yeas hebiou kent ma voe

anzavet da vat e oa an ao. Sac'heg bev adarre. Diaes-bras e voe trec'hiñ an dud o devoa graet o mad diouzh ar Werzh ; hag en diwezh, evit gounit amzer, e rankas Bilbo adprenañ ul lodenn vras eus e arrebeuri-eñ. Kalz eus e loaioù arc'hant a steuzias en un doare kevrinus, ha biken ne voent adkavet. War ar re Gêrsac'h-Sac'heg e tiskredaseñ. Diouzh o zu, biken ne anzavjont e oa ar Sac'heg a oa distroet an hini gwirion, ha biken ken ne voe mignoniezh etrezo. Da vat o devoa bet c'hoant bras da vevañ en e doull-hobbit kaer.

Evit gwir e kavas Bilbo en devoa kollet muioc'h eget loaioù : e vrud en devoa kollet. Gwir eo e chomas da virviken ur mignon d'an elfed, hag e voe enoret gant ar gorrien, an hudourion, ha kement den ag an doare-se a dremene dre ar c'horn-bro ; doujadus penn-kil-ha-troad ne oa mui avat. Da “iskis” e oa lakaet e gwirionez gant holl hobbited an ardremez — nemet gant e nized ha nizezed diouzh an tu Touk, met ar re-se zoken ne vezent ket broudet gant o henaoured en o mignoniezh.

Gant mantr e lavaran ne rae forzh ebet a gementse. Peurglok en em gave ; ha bepred goude-se e kavas dezhañ e oa kan ar gitell en e oaled hesonoc'h eget ma oa bet biskoazh, ha pa vije en devezhioù peoc'hus kent an Emvod Dic'hortoz. E gleze a istribilhas a-us an dumenn. E jakoun a lakaas war ur sichenn er raksal (kent e fiziout en ur mirdi). E aour hag e arc'hant a zispignas brokus evit reiñ profoù, koulz talvoudus ha stultennus — a pezh zo, en ur feur bennak, un abeg da deneridigezh e nized hag e nizezed en e geñver. Kuzhet-pizh e viras e walenn, pa ne rae ganti hogosik nemet pa zeue gweladennerien displijus d'e welet.

Krog e voe da skrivañ barzhonegoù ha da weladenniñ an elfed ; ha daoust ma oa kalz tud o

hejañ o fenn hag o stekiñ ouzh o zal en ur lavaret "Paourkaezh Sac'heg gozh !" ha ma oa nebeut a dud o krediñ en hini pe hini eus e istorioù e chomas eürus-tre betek diwezh e vuhez, a voe hirmeurbet.

D'un abardaez-noz en diskar-amzer, un nebeud bloavezhioù goude, e oa Bilbo en e goazez en e sal-labour o skrivañ e eñvorennoù — e-soñj e oa d'o envel "Eno ha Distro, Vakañsoù un Hobbit" — pa voe ur sonadenn ouzh an nor. Gandalf e oa, hag ur c'horr ; ha Balin e oa ar c'horr evir gwir.

"Deuit tre ! Deuit tre !" eme Vilbo, ha dizale e voent azezet klok e pep a gador e-kichen an tantad. Mard en devoa Balin merzet e oa muioc'h a dro e jiletenn an ao. Sac'heg (ha gwir aour e oa an nozelennoù anezhi) e verzas Bilbo ivez e oa barv Balin meur a veutad hiroc'h, ha kaer-meurbet e oa mein-prizius e c'houriz.

Stagañ a rejont da gomz diwar-benn an amzer o devoa kaset a-gevret, evel-just, ha Bilbo a c'houlennas penaos e oa an traoù e bro ar Menez. Mat-tre e oant evit doare. Bard en devoa adsavet ar gêr e Dale ha tud a oa deuet tro-dro dezhañ eus al Lenn hag eus ar Su hag ar Gornaoueg, ha stuziet ha pinvidik e oa deuet an draoñienn en-dro, hag an drast a oa bremañ leun a laboused hag a vleunioù en nevezamzer hag a frouezh hag a festoù en diskar-amzer. Hag adsavet e oa bet Kêrlenn ha bleuniusoc'h eget biskoazh e oa, ha kalz pinvidigezhioù a oa o vont hag o tont dre ar Stêr-Red ; ha mignoniezh a oa en toleadoù-se etre an elfed hag ar gorrien hag an dud.

Fall e oa bet diwezh ar Mestr kozh. Kalz aour a oa bet roet dezhañ gant Bard evit bout bet o skoazellañ tud al Lenn, met dre ma oa unan eus an

dud-se zo troet aes war hevelep kleñved en devoa tapet droug-an-aerouant, ha kemeret en devoa ar pep muiañ eus an aour hag aet e oa kuit gantañ, ha marvet e oa gant an naon en Drast, dilezet gant e zalc'hidi.

"Furoc'h eo ar Mestr nevez," eme Valin, "ha karet kalz gant e bobl rak dezhañ evel-just e teverker ar berzh zo bremañ. Kanaouennoù a vez savet ma lavarer e vez bannet aour gant ar stêrioù abaoe m'emañ o ren."

"Da wir eo deuet diouganoù ar c'hanoù hen neuze, en un doare !" eme Vilbo.

"Anat deoc'h ! eme C'handalf. "Ha perak ne zeujent ket da wir ? Sur a-walc'h ne ziskredit ket an diouganoù, p'hoc'h eus-c'hwi roet dorn evit m'er grajent ? Ne gred ket deoc'h evelato e oa c'hoarvezet hoc'h holl droioù-kaer hag hoc'h holl dec'hadennoù dre chañs hepken, evit ho kounit-c'hwi nemetken ? Un den dispar zo ac'hanoc'h, Aotrou Sac'heg, ha kalz en ho kaezhan ; met n'eus ac'hanoc'h nemet un disterig a zen en ur bed ec'hon, goude pep tra !"

"A drugarez Doue !" a lavaras Bilbo en ur c'hoarzhin, hag astenn ar podad butun dezhañ.



N
Menez Gundabad
Tiriou ar Gornaoueg
Meneziou
Or ar Gouelec'h
Oor ar Goadeg
Ster Veur
Oor ar Gobilined
Ec Leur
Karreg
Elrond
Stang-ar-Faout
Beorn
Roudouz
Kozh
Roudouz
Latarek
Gouelec'h
Kêrhobbit

